# BARZOUNEGOU

VAR

## DRUEARDEREZ JUSAS,

EN HENVOR DUS A VIÇZION

## SAND MARTIN,

*Roet e miz Maë 1847.*

GWASKET E MONTROULEZ, E TY A. LEDAN.

# BARZOUNEGOU

VAR

## DRUBARDEREZ JUSAS,

EN HENVOR EUS A VIÇZION

## SAND MARTIN,

*Roet e miz Maë 1847.*




GWASKET E MONTROULLES, E TY A. LÉDAN.

1847.

Mar be kavet eun dra benhac hel levr-mân ha no ve ket hervez ar gwir ghelenhadurez eus an Ilis Katholik, an oberer hen tamhal gand kemend beli gwirion hen tamalho : rac n'hen deus bet nc'h hen ober nemed pep menhos-mad hac hioul c'hoec da veza atao a-unan gand ar ghelenhadurez Katholik.

**Y. M.**

---

☞ Al levric-mân a zo pere hentiez an A. Y. MOAL, Person Sand-Martin eus a Vontroulhez.

**Y. M.**

E pep amzer hoc holiez,
En maru, en varn, en ifern yên, preder map dên ha n'a enoë,
Ha nepred, nep leac'h, ne pec'hi gand e laki da spi e ty Doe.
E pep hebec hac haliez.

Teuhet eus *Melhezour ar Maro*, gwasket e Kuburien, 1560.

---

MENEK RET : An diou lizeren *K* hac *N* pere a weler o gostez e pep pajen eus al levr-mâ, a lavar penaos é c'halher kâna ar penhad dirac pini en hem gav al lizeren *K*. Hoghen an *N* a ro da hanaout ne halher ket zo-ken he gheïza, ne dlear nemed he lenn ha prederia.

# KUZUL.

*Mementote præpositorum vestrorum qui vobis locuti sunt verbum Dei ad hebr.* c. 13. v. 7.

---

Va breudeur Sand-Marunis, ho phet koûn mad beprad
E kentelou an Tadou ho deus deoc'h prezeghat,
Epâd er Miçzion santel a zo bet deoc'h roet
E Mae, blavez trivec'h-kand daou-hughand ha seizved.
An Tadou ho deus neuse ker kaer deoc'h prezeghet,
A zelhit beza dalc'het en ho c'henvor beprad;
Rac-ze me laka haman dre skrid hano pep Tad,
Me c'helhot da wirviken kaout hanezho koûn-mad.
Tad Renault ha tad Bazin, Hervian ha Gueguanhou,
Rolhinad, tad Kervenhic, tad Hued, Berhied, Koadou,
Keremanac'h, Pichouron, De, Tanguy ha Kloarec,
Banead, Kalvez ha Kaër, Gravod, Maçze, Rozec.
An tad Gras, an tad Silhan, tad Page ha tad Lichou,
Tadou Salaun, Goff, Moal, chetu an holl hanvou
Eus an Tadou ho deveua her Miçzion labonrat,
Hec e dog ar mis maë ker mad ho kelenhet.
Ho phet età haliëz koûn e Tadou'-r Mission,
Ha pedhit Doue ovitho kelhiez hall e galon;
Dreist pep-tra dalc'hit henvor en ho frezeghenhou,
Ghrit vel ho deua prezeghet hac ha zehot d'an ëenvou.
Vid ho skora da serc'hel mad en ho aperejou
Ar prezeghenhou santel great deoc'h gand au Tadou,
Me ya da lakat haman deoc'h e diverhadur,
Kemend ho deus prezeghet an Tadou-ze ker-fur.

Lavaret ho deus déoc'h caret Doue dreist pep-tra,
Ha glask epâd ho puhez hevel ho mad braçza,
Ha glask epâd ma c'helhit he gaoût hep kalz poân,
Hac epâd m'eo tost déoc'h pedi stard hanezhan.

En ho holl brezeghenhou ho deveus kentraouet
Pep pec'her da zilezi buhez fall ha direizet,
O c'hober dezhan poëlha pa ghen hestlamus e,
E kever ar gwir geuçziad trugarez vras Doue.

Hac evid he zistrêi ha kemha he vuhez,
Ho deus lavaret dezhan prederi stard haliez,
E maro, barnedighez hac en hirbadelez,
Hevel tra galhouduçza da ghemha gwal vuhez.

Evit kemha gwal vuhez, va ret c'hoas, hemezho,
Heuvori stard haliez her gound skrijus garo,
Ho devezo pec'herien da ober gand barner,
Eus komzou, eus oberou, menhoçziou, hen eur gher.

An oberou, ar c'homzou koulz hac ar menhoçzion,
Avezo holl eun dervez lakeat gand an Aotrou,
Her c'hrok eus he lealded evid beza poëzet,
Ha ma n'ho deus ar gwir bouez beza hep truez barned

Komzet ho deus kalz ive eus poaniou an ifern,
Hac eus an tân leskidic a vervo mél heskern;
Eus flear, eus yud, eus kounbar, eus malhoçziou hëuzus,
A c'houzaon hep spanaen an eneou gwalheurus.

Hoghen ar griçza poan a c'houzanver heno,
Eo da veza da viken distrolhet hemezho,
Dioc'h ar Were'hez, dioc'h Doue, dioc'h Jesus he-unan!
Pez a ra braçzoc'h poan heghet leski en tân.

Her poaniou-ze, hemezho, eo a kouezo hep mar
Kemend a pec'hed marvel a veo war an douar;
Hep mar hebed mar gherhu mervel her pec'hed-se,
Dre ma zeo pec'hed marvel braçza henebour Doue

Dre ze ho deus kuzuliet da lakât hevez mad
Dioc'h boas-fall, dioc'h gwal dechou, d'ho dilezi timad;
Rac ar pec'hejou mignon a zeu da zalhà'-n dên,
D'ho heulia bete'r maro hep ober pinijen,

Hoghen ar pec'hed houaçza eus pec'hejou mignon,
Eo pec'hed al lighentez dre ma veo her galon;
Dre-ze ho deus lavaret gand eun nerz ar vraçza,
Dilezi al lighentez ha dont buan d'her mouga.

Rac mar chom reu her galon he tûio da zaotra,
Hac ar c'horf hac an ene, ha kemend d'ho dalha,
N helhint nemed' hem rutha o pep seurd loustoni,
Koll hano mad her bed-man ha dont d'en em zaoni.

Goude ho deus lavaret e ranker c'hoas dioualł,
Ha dioc'h pec'hed he-unan ha dioc'h pep habec fall,
Rac an habec da bec'hi a ra koueza henhan,
Koulz a ma teuher da rosta o tostât ra oc'h tân.

Ret eo, hervez kemend-se, pelhât dioc'h habec fall,
Dindan boan koueza prestic a nevez flam e gwal;
Ar mesvier a dle tec'het dioc'h he ghan-vreur mesvier,
Den lik dioc'h likaouerez, ar gaouiad dioc'h ghevier.
Kemend so bet, hen eur gher, doughet da eur gwal dech
A renk dont d'hen dilezi hac evid mad eur vech,
Rac beill stad eus ar pec'her, a lavar an oll Zænd,
A zo gwaçzoc'h evithan; ghed he stad dighend.
Pep gwir geuçziad a dle-ta tec'het dioc'h strolhou fall,
Pep dên ha pep plac'h yaouank, dioc'h koroll hac ho dall,
Pep keuçziad ha keuçziadez a dla tec'het a grenn,
Dioc'h pep habec ha goueza a nevez her voulhen.
Kemend ha ma an Tadou' zo het habec pec'hi,
A dle keuçziad da belhât hep mui he heberchi;
Hen eur gher, mar fell dezhan bava e gwir geuçziad,
He renk a grenn dilezi habec droug, heulia mad.
Goude ho deus kalz krozet a henep mac'houmer
Ha kemend madou neçza a zrast pe a laër,
Lavaret ho deus dezho no vhint biken salvet,
Hep daskori, dic'haoua kemend droug ho deus grêt.
Ar gaou great oc'h an neçza, e madou pe heaor,
A serr atao hemezho eus barados an hôr,
Ha biken ne zigoro evid dighemeret
Nac al laër, na mac'houmer, ma n'ho deus daskorat.
Ar pec'hed mac'houmérez, pec'hed a laërençzi,
N'bell, hervez Sant Augustin, bea gwalc'het da hini,
Ma n'hen deveus da ghenta restaolet laëraden,
Hanez restaol, hemezhan, n'hel biken beza gwenn.
Komzet ho deveus ivo eus barados dudius,
Bro ar Zænd hac an Elez, bro'r Sperejou heurus,
Great evid dighemeret an dud vad ha leal
A ra pep mâd her bed-mân hac a dec'h dioc'h ar fall.
Evid eta treanti e barados Doue.
Beza leal a zo eur ret, ha bea dibec'h goada;
Lontrek, laër, lik, kaçzaus, leziroc, rok, difeiz,
Birwiken ne dreanthint her barados, ar gheiz.
Hoghen ar seurd pec'hejou bepred pec'hed marvel,
A drein d'ho heul hen ifern kablus en eur vervel,
Hac eur vech kouezet heno na helhint sevel ken,
Barados a zo kolhet evitho da viken.
Ar gaçzouni, hemezho, e kalon eur c'hristen,
A n'eus fors dre be habec a ra kablus pep den,
Nep hen dalc'h reir e kalon, ha na restaol d'he vreur,
Zo e tail d'en em zaoni rac kâz zo pec'hed meur
Grhit eta buan ha buan ho peoc'h gand henebour,
Ha daoust d'he holl faziou, trugarez da bep gour,
Rac, hervez an holl dadou, Doue ne ra trugarez,
Ha ne ball biken gwalc'hi kalon hep karantez.

An touer Doue c'hoas, ho deus krên lavaret,
Hep mar a vezo ive hen ifern diskaret,
Ha ma na deu da ghemha habred he valhoçziou
Da wirvikan he ranho gand Satan benkreçziou.
Epad ao hirbadelez heveldhan he sakreo,
Hac en he gwnhar heuzus heveldhan he saotro,
Hano Santel he grouer pini her bruzuno,
Hac hep dont d'hen dispenha a boanioo her c'hargo.
Saotrerien deiz ar Sulioo koulz hac ar Gouelioo bers
Ho deveus c'hoas lavaret an holl Dadou gand ners,
A gousto re gher dezho oberia d'ar Suliou,
Hac steruet vhint hen ifern d'ober pep labouriou.
Va c'hounhar, heme Zoue, a laoskign da gweza
Var saotrerien va sabad dont a rign d'ho breva,
Maro kris ha didruez a gafhint her bed-mâ
Hac hen ifern pep kastis gand Satan da ranha
Kaout feiz, spi ha karantez ha religion ive,
A zo, heme an Tadou, ret evid mont d'an êe,
Hac heptho e gwirionez n'hell den beza salvet,
Heptho kristeo, kristenez ne vo Baradozet.
Ret eo ata kaout gwir feiz, gwir esperançz e Doue,
Ret eo kaout gwir garantez, gwir religion ive,
Miret mad eus an ilis, a Zoue gwrc'hemenhou
Evid galhout eun dervez mont rac heun d'an êenvou.
Ar vertuçziou-man ker ret evid beza salvet,
A ghafhot warlerc'h duman kalz hirhoc'h diskleriet,
Koulz hac ar gwrc'hemenhou a Zoue hac he Ilis,
Pere ham eus holl ive diskleriet dioc'h va gilis
Haman't'à hep mont larkoc'h e c'heanan breman
Oc'h ho pedi ho c'hunan da len warlerc'h duman,
Hac e welhot kalz sklerhoc'h kemend ho deus laret,
Holl Dadou ar Miçzion evid beza salvet....
Prederhit ho c'hentelhiou ha dalc'hit mad dezho;
Grhit ar pez ho c'heus klevet hac heulhit ho c'homzo,
Dre heno eo he kerzhot e gwir hend an Eênvou,
Hac he savetahot iva hep mar ho c'heneou.

*Hevel-se bezet great.*

---

# DISKLERIADUR

**Eus va doare da skriva ar Brezounec.**

---

Hamâ, lenher, he kafhot eun doare hol nevez,
Evid lakât war baper ha skriva deread hor iez;
Oberer o c'henvori eo ar gwella doare,
Ha gred hala an holl d'he zighemeret ive.
Ha mar her grear he vezo hetus bras ha laouen,
Oc'h he henebi ho talc'ho he zremm droufen,
O c'hedal eus ho pers doare henae-hall gwelc'hoc'h,
Hac a helfe bea d'hor iez eun dra talvoudekoc'h,
Rac o kemenâ-holl n'hen deus kên c'hoanteghez
Named lakât unvan o doare skriva hor iez;
Ar pez a vo evithi eun iam kaër a leve,
Ha me gred oc'h haçzand ghenhé mo war ghemendze
Habars eta treanti hen oberic bian-mâ,
E koùnhan rei deoc'h habec eus va doare skriva,
Goude ma ho pezo stard ha stard he brederet
E vezo heas deoc'h barn a me am be mad skrivet;
Barn a rehot dreist pep tra hac hen a ve va ghis,
Hervez spered iez Breizec barn a rehot d'ho ivis.
Nenso, lenher, goude beza poëzet va c'hentel,
C'hwi helho barn, lavaret hac hi vo tost pe bel,
Dioc'h ar spered eus hor iez hac ivo dioc'h he skiand,
Ha mar he c'havbit mad, mar doc'h ghenhên-mo haçzand,
Nhi a skrivo pelhoc'h her ghis-ze hor iez Breizec,
Hac ho graïo dre heno eur bâr mui talvoudec.
Rac navan da skriva hevelep doare eur iez
A dle rei ato dizhi muioc'h a dalvoudeghez.
Mar doc'h henebour, klaskit eun hall skiand-c'huçzoc'h;
Déréatoc'h hac hep dalo me vo haçzand gheneoc'h;

Rac guelet unvan e doare skriva hor iez
A ra va braçza hioûl evel va holl c'hoanteghez :
O c'hortos eus ho pers an dra-ze ken hioûlus,
Me a ro deoc'h hamâ'r reizen din-me ken hetus,
Hervez pini me ba meus holl bet skrivet,
Kemend holl ho pezo dumân warlerc'h da welet.
Ne ket eun divis ham eus koûn da ober hamâ,
Ne rign nemed diskleria va doare da skriva :
Henebet pe ghemberet goude nep a garo,
Meûlet, tamalbat pep-unan evel ma karo.

O teraoui an diskleriadur-mâ a pedân an holl da gredi stard penaos ne fell dign e kememâ holl, na rendaèl oc'h ar skrivanierbien nevez na tamibal ar re gôz Breizec : hazaouez ham' eus evitho holl, ha douja a rhân an heil rum hac heben ; holl heb mâr hebed, daoust ma zhint dishenvel hentrezho hac en ho doare da skriva ; ho deus kredet ober evid ar gwella. Goulen a rhan ive an hevelep trugarez digand kemend a deûrvezo va lenn hac hardamezi va doare da skriva. Kemend a glaskàn eo kentraoui eur spered mad henhac hac he zoughen da ober pep striv evid he zenha eus al laghen e pini he-màn . hac evid gwir, hor îez dilêzet epâd eur re bell-amzer, a zo chaghet en hevelep doare, na vezo ket re holl striv an dud gweçzieka evid dont a ben d'ho dizac'ha ha daouest na d'houn va-unan nemed eun dic'hweçziec, ha kredbân gwskoude en hem deûler her veskaden evid lavaret va gher e kichen an dud gweçziec ha rei habec dezho d'ham flemba pe da veza baçzand ghên-hên e kememân. Daoust da ghemend a belho koûna war ghemendze an holl gramherianed Breizec, kôz ha nevez, dre m'ho guelhan holl dishênvel ha darnaouet bras hentrezho war an doare da skriva hor îez, hem' eus prederet sevel eur baniel a gostez dezho ha gbervel pep unan d'he heûlia mar deo dâ evithan d her c'hastiza mar her c'hav fazius, d'en dilezel soken a gren, mar her c'hav gwan ha lù. Dizunvaniez ar skrivanhierbien Brezounec betec-hen, ha deus va herderet ; rac pa zeo gwir penaos e zeus kemend a dud gweçziec darnaouet hentrezho war an doare da skriva hor îez, ha pep-unan o veza kredet ober evid ar gwelba hen doare ma rea, na dlear ket beza saoûzanet oc'h va gwelet o tigheri eun hend nevez, o treanti grouns henhan va-unan hac o c'haha an oll d'ham heûlia henhan.

Goude holl, heuliet a-c'hanhon henhan nep a garo, diêub e vezo da hep-unan kerset henhan ghenhên pe drei kein dign hervez he hioûl, ha lezel a rhan gand an holl an-hazaouez vraçza d'ham zamal pe d'ham mêuli. Pep-unan eta a helho va barn ha guelet a me ham ba tec'het re dioc'h ar gwir reizen ha pelheat re dioc'h spered ha skiand-vad ar iez Breizec : kemend a glaskhan hem doare nevez d'he skriva eo kalounekât pep-unan ha kendamoëza an holl, ma zavo hep dale eur spered mad ha galloudus henhac, gweçziec haoûalac'h evid lakat reiz pêurbadus hac unvaniez e doare skriva hor iez Breizec : rac hanzao a rhan hep distro hebed n'bemn'eus kavet betec-hen war an draza netra hetus haoualac'h d'ham spered na hoûalc'hus d'am

c'haloun daonat d'ar skridou kaer ha gouçziec ham'ana lenhet beta vremâ : bete vreman a gwirionez, n'eus guelet an disterha unvaniez e touez ar skrivanhierhien Brezounec : darn ho deus kredet ober mad o skriva hen eur c'his, darn ober gwelloc'h oc'h her skriva hen eun doare hall, kemend ha kemend, ma veler ken haliez a c'his pe a zoare da skriva hor Brezounec evel a skrivanhier. Abalamour da ze eo e kemerhan an herder da zigheri va-unan eun hend pini a c'halvan nevez, daoust ma zoun pell dioc'h her c'hredi klok ha peurc'hreat. Meur a spered mad e gwirionez a gavo hep mâr kalz da lavaret a da galveçziat war an draze. Ho fedi a rhan d'hen ober; ne c'houlenhan ket beza espornet, ha va braçza plijadur a vezo guelet re hall o c'hober gwel eghethon. Daoust d'ar pez a herbuio e rohan hamâ va diskleriadur: pep-unan her c'hemero pe hen dilezo hervez m'her c'havo dâ pe zroug. Prederhit ha guelhit etâ holl hac hy a helfe beza deread hac hetus deoc'h.

Deraouhomp da ghenta dre an *h*, lizeren kalz talvoudekoc'h d'hor iez eghed kemend a zo bet galhet da henvori anizhi betec-hên, hac evid gwir, al lizeren *h*, hervez va c'hreden, eo ar vuduren war bini hor iez Breizec a dle trei aheçza. Evid lavarat sklarhoc'h, he frederi a dlefet lieçzoc'h eghed na rear, hac an darn vuia eus ar gheriou Breizec a dlefe he dighemeret. Mailhou kôz ha gweçziec hen hon raoc ho deus her c'hredet, ha roet ho deus skoüer dehomp a ghemend-se; hen ho zouez a velhan evel eur stereden skedus, an tad manac'h ar *Pelletier*, pini hanaoudec mad eus hor iez, a lakea oc'h he skriva haliez, haliez an *h* e preder. Her guelet a rear c'hoas hen he skridou ha dreist pep-tra hen dastum kaër hen deus great eus a eun darn vras a gomzou Brezounec. E kemend-ze, hervez va chreden, hen devoa kalz habec hac he iskoueze beza tosta d'ar skiand-vad.

Hac evid gwir, an *h*, daoust na deo na konsonen na vogalen, evel ma lavar dom Loïs Pelletier gand kalz a c'hramherianed hall, petra benhac na deo nemed eur merk hepkên evid rei da hanaout peûr e renker tenha pe boulza krênoc'h an halan, he zeo gwskoude eul lizeren talvoudec meurbed eus hon A, B, C, hac an hini a bini ar preder a dle kaout leac'h hen darn vraçza eus ar gheriou Breizec pere a lakear war baper. Rac-se ho c'hredhan atao gwasket ha leiet mad dirac pep vogalen, pini oc'h he lavaret a ra poulza pe denha eun nebeud krênoc'h an halan pa goumzer.

An hevelep habec a ra dign he lakât atao va-unan haraoc an holl *rac hanvou* a sell houzhomp ha pere a zo peûr-lieçza dilostet dre ar gheriouigou; *an*, *on*, *oun*, *it*, *ot*, hac hen holl verbou ivo a bere an dibenn a ra : *int*, *ount*, *imp*, *oump*, *emp*, etc., hac atao ractal diaraoc an teir pe beder lizeren diveza eus ar gher; dre heno e rear prederia ha guelet kalz sklerhoc'h an niver. Dre an hevelep habec ar gomzio si ken noas ha ken dinéus o veza skrivet her ghis-ze, o gredfhen gwelhoc'h gwisket ha skrivet dereaioc'h, ma ve skrivet *nhi*, her ghis-ze a c'hardamezer ivo kalz gwelhoc'h an niver. Dar gheric *te* e rhan kemared an hevelep doare oc'h he gredi ive gwelhoc'h gwisket gand eun *h* etre an diou lizeren, ar pez a ra dign he skriva *the*, ar gher *me* a dlefe heulia an hevelep reizen, petra benhac n her grhan ket, hep

gouzout re perac. Lezel a rhan gand eun hall hem goude da venha hac hên a ve déread hen ober.

Kalz re gôz gwech-hall a lakea *h* dirac *am* hag *em* hen holl rachanvou merial dehomp; haçzanl gatho war ghemend-ze e kredhan o ve kalz dêreatoc'h, evel tostoc'h da skiand ar Brezounec, skriva evel-d'ho; *hem cus*, *hem'eus*, eghed *am eus*, *em eus*, ha gwelhoc'h c'hoas eghed *e meus*, *a meus*, evel ma ra kalz. E leac'h lakât *t* e dibenn an holl gheriou pere ne dint na verb, na tenhet eus ar verb, e felfe digo lakât ato eun *d* : an dra-ze a gredhan dighemheskoc'h, hac her bâr heruçzoc'h. Ceped gwskoude ar gheriou *hast*, *het*, *ret*, *dreist*, *tost*, *lost*, ha kemend gher ho deus ho dilost kris.

Diou *ll* c'hoas ive etre diou vogalen a c'houlen ma ve lakeat *h* e leac'h an diveza. Kemend-ze eo a ra digo skriva bepred : ar *falla*, ar *falha*, ar *gwella*, ar *gwelha*, hevelep-tra, pa herbu gand diou *mm* beza o kreiz etre diou vogalen; abalamour da ze, e skrivan ato : *lamhou* ha *mamhou*, e leac'h *lammou* ha *mammou*. An diou *nn*, hen hevelep habec ne c'houlenhont ket nebeutoc'h hac a dlear da skriva ive : e-leac'h *bennac*, *benhac*, *lenher* ha nan *lenner*. Hen eun hevelep darvoud, an diou *rr* a dle hedha an hevelep reiz : Rac-ze e skrivhan : ar *berha*, an *disterha*, ha nan ar *berra*, an *disterra*, etc, etc.

An *h* a zo c'hoas lec'het mad ha gwasket dêread warlerc'h ar *g* hanvet kris gand ar gramherianed ha dianavezet gwskoude en habec se gand an darn vuia eus al lenherien Brezounec, pere ne ket ret dezho holl ha no halhont ket ive holl gwzout pêur eo ar *g* kris droc'h na d'he ket : ar pez a ra dezho he balbouza dizoare bras hac he lavaret atao a dreûs ha lakat kalz c'hoarzin diwar ho c'houst. O lakat evel ma rhan goude dom ar Pelletier, *h* dinc'h-tu warlerc'h ar *g*, evel dre skoñer her gheriougou-mâ : *gher*, *hoghen*, *ghis*, etc., e rear da bep-unan ho lavaret freas, hep zoken he c'helfe ho lavaret hen eun doare-hall dishênvel; hoghen o skriva evel ma rear : *ger*, *hogen*, *gis*, etc., e rear dezo balbouza, *jer*, *hojen*, *jis*, etc. Ha ne vellit hu ket e kemend-ze, lenher, eur gwal darvoud bras? Ret eo etâ skriva hen eun hevelep doare, ma c'halho ha ma reuko an holl ha pep lenher, lavaret sklear ha freas : *gher*, *hoghen*, *ghis*. Kemend-ze a gavhan kalz poelhuçzoc'h : guelhit ha c'hwi ham dislavaro.

Kalz striv a rear ive hen amzer mâ evid lamhet ar *e* eus hor C'hroas Doue. Hoghen perac hen ober? Va spered na hell dizelei habec mad hebed war ghemend-ze. Ar *c* e peb amzer evel e peb brô, he deus bet ato he renk e Kroas Doue. Kemend ho deus betec-hen hanavezet ar skritur hac he frederiet evid en hem ziskleria, ho deus ato roet d'ar *c* an trede renk en ho C'hroas Doue, hac he c'henderc'hel a rear c'hoas e peb broad tud. Perac etâ ar Vretouned a reukfe lakât ho hini a gostez hac ha dilezel evid beza hetus da nevezerhien hon amzer? An dra-ze a zao meûrbed va meno hac ham lika da ziboëlha. Gout a rhan e zeus bet tud gweçziec, evel an tad Pelletier, hac ho deus bet lavaret e c'helhe ar Vreiçziadet tremen a grenn hephi; hoghen n'hen deus biskoas lavaret e renke-het he lakât a gostez hac en hem zizober anezhi evel ma klasker hen ober bremâ. Pell diac'h-ze, dalc'het hen deus renk

dizhi e Kroas Doue, hac he frederiet hen deus e kalz habegou. En he zastum bras Brezounec zo-kên hen deus dalc'het anizhi en he reis a bepred, ha dishêvel e kemend-se dioc'h an dastumerien nevez Brezounec he lèz al lizeren *k* her renk he deus bet dalc'het a viskoas. Hon tud kòz en he raoc hac en he c'houde, ho deus, o terc'hel mad dizhi, miret an hevelep reizen; hac evel n'ho doa en ho iez gher hall ebed evid diskleria an *Alphabet*, ho deus her galvet *a, b, c*. Heulihomp anezho bepred; dalc'homp mad d'ho livaruu, rac o lakât ar *c* o gostez, oc'h he dilezel krenn, e renklimp pelloc'h lavaret *a, b, k*. An dra-ze evid gwir Vreiçziaded a ve eul louzou re ziez da eûvri, dianavezet gatho a viskoas, a ne gredhan ket e c'halfhent birviken ober kalounec anaoudeghez-vail hebed ganthan : eun hevelep ober a ve re zounns evitho; ne garghont ket an nevezentiou.

Lezhomp età gathn ar *c* ha grehomp anizhi evel o zaghend preder mad ha dereal. Nevezhomp, mar ghelhomp, hor iez, nan oc'h he lezel hen truilho gallec lakeat hen dro dizhi habaoue pell amzer, nac ho stagha hontho evel ma rear c'hoas bemdez kalz re nevez; hoghen, ho restaol dizhi he gwisk, he dilhad kenta, o tigaçz koûn eus a enn niver bras a c'heriou hankounac'heat o kolhet dre fazi Breiçziaded, diegus a didruez pere ne fell dezho mui kemheret poan hebed evid anaout mad ho iez.

Mar doar kablus dro eûr seurd dieghi hec onkounac'ha; mar doar kablus o wiska dizhi dilhad divroidi; mar doar kablus oc'h he dibourc'ha, ne gredfen biken dinam haoualac'h ar re a glask dont d'ho dilizerenha. Lezhomp età ar *c* evel ma màn, eleac'h ma màn; dalc'homp renk dizhi e Kroas Doue. Rac petra benhac ma c'helher lakât dre holl eu he leac'h al lizeren *k*, he zeo gwskoude kalz hetuçzoc'h d'al logad eghed na deo *k* e dilost an holl gomzou pere a chân war unan eus an diou lizeren-màn. An dra-ze a zo heaz da hanaout.

Na stokomp ket età an dourn oc'h ar *c* nac evid he frêuza, nac evid zokên he dileia : doujhomp kalz anizhi bepred, lezhomp hi evel ma màn hac evel ma zeo bet e pep amzer : prederhomp mad anizhi kentoc'h, grehomp anizhi eur preder deread e pep habec, rac menhe a rhan oc'hpen penaos e zeo ret groûnçz d'hor iez derc'hel mad d'al lizeren *c*; heplh e gwirionez, ne halfe birviken koms mad ar Brezounec: *c'h* ha *ch* a zo gwestl mad a ghemeud-ze; penaos hep ar *c*, lavaret *chatal, chaçz, c'hoi, deoc'h, deac'h?* Perac età en hem aheurti kemend d he lamhet eus hor C'hroas Doue? Hor bezhomp-tà evithi muioc'h a hazaouez. Al lizeren *c* età a ghendalc'han hac he frederi e rhan hen dilost eus an holl gheriou e pere ar soûn krên ha kriçzoc'h ne c'houlen ket a lizeren *q*, rac evid neûze e laklian atao *k* eleac'h *c* ha *q*, pini na brederhan morçze. Al lizeren *q* hebken a hell heb gwall dervoud hebed beza skarzet eus an *a, b, c* Breizec, dre ma c'helher atao lakât hen he leac'h hac hen ober mad, al lizeren *k*, ar pez ne hell ket atao kaout leac'h evid ar *c*.

Kemend hall a lavarhon eus ar *çz*, pini a zo ive talvoudekoc'h d'hor iez eghed na goûner, ha dre en hevelep habec e karfhen ive guelet derc'hel mad dizhi hac he frederia en hor skritur. Hac evid gwir,

ar *çz*, ma na d'he ket ret d'hor iez Breizec evel ar *r*, *ch*, *c'h*, a zeré da viana kemend pe galz muioc'h oc'h hon tehodou hn ghenaou Brezounec eghed diou *ss*, pe eun *s* hepken e kreiz etre diou vogalen, hac a bere an holl ne hanavezont ket iva haoualac'h an daloudeghez hac a zo kalz dieçzoc'h da zoûn pe da lavaret mad ha freas hervez ar skiand Breizec.

Ni her goulen digand kemend ho deus skiand-vad, penaos e c'helfe eun hermeziad hac ive eur gwir vroad dizisk, komz reiz ha lavaret freas haoualac'h ar gheriou-mâ : *tragaser*, *tenser*, *dudiusoc'h*, ha kalz a c'heriou hall her ghis-ze. Hep mâr hebed e lavaro *tragazer*, *tenzer*, *dudiuzoc'h*. Hoghen kemend ze ne va nemed balbouza ar gheriou-ze pere a ranker da lavaret o starda krén an tehod oc'h an dend, ha beza lavaret rial a freas, dindan boan da lakât ar re ho selaou da ober goap ha da c'hoarzin diwar goust nep ho lavar dizoare. Hoghen mar lakehomp *çz* eleac'h *s*, pep lenher a ranko lavaret evel ma tle hen ober, *tragaçzer*, *tençzer*, *dudiuçzoc'h*, hac hep he c'halfe zo-kên ho lavaret hen eun doare dishênvel.

Ar *çz* he deus ato eur soûn sklear ha freas, great a ratos evid gouzougou Breiçziaded hac ho dend, ha kalz hæçzoc'h evid komza ar Brezounec. Hon tud kôs gwech hall, hanaoudekoc'h eghed-homp ha da nebeûta ker gweçziec a nhi, a ioa holl haçzand war ghemend-ze hac he fiederi a rehant a pep habec. Perac n'her grafhemp-ni ket hon-unan? Me ho ped, lenher, da brederia stard war ghemend-ze, ha da ober pelhoc'h eveldho.

Skriva rhan iva *dign* kenaliez gwech a ma ranker her lavaret etre au dend hac ar fri, ha *den* pa her grear dre ar fri hebken. Ne lakhan morçze diou *nn* her vrienen *an* na *g* hen *hag* evel ma rear bremâ, hoghen *hac* evid derc'hel he renk d'ar *c*, diou *nn* her vrienen *an* a gavhan didalvoud bras ha gwan. Chetu va ghis ha va doare da skriva ar Brezonnec, ha kredi a rhan e zhoûn e kemend-ze ken tost da skiand ar iez Breizec evel an holl g'hiçziou dishenvel a weler a bep-tu bete vreman; prederbit war ghemend-ze holl evel ma kerhot, ha grhit gouda evid ar gwelha.

Leverhomp bremâ c'hoas eur goms war ar gheriouigou *a*, *e*, *ho*, hanvet gand ar gramherianed, *rac-hano*, *brinçzen*, *brienen*, pere, hervez va c'breden a dle atao beza ho-unan hep morçze tenha gatho na kemeret lizeren hall hebed. Pell doc'h ze, e tlehant ato staga ha rei d'ar gher pe d'ar verb a zeû war ho lerc'h; dre skoüer. *the a c'heus grosmolet*, ha nan *ac'h-eus*. *c'hwi ho c'heus touet*, eleac'h *ocʼh-eus*, nac *hock-eus*. ... *Deac'h e zis da Gastil*, ha nan *e-z-is*, ar pez a gavhan gwan bras ha didalvoudec. *Hwc hoas e zoluinp*, ha nan *e-z aimp*, nac *e-z-imp*, *neuse e c'harbuis*, eleac'h *ec'h arruis*. *deçzadorn ghenta e ziqn*, ha nan *e-z-in*, ar pez-zo daviana gwan bras, ma na deo lû dreist lû. Hoghen barnint ho c'hunan kemend-ze holl.

-eʀᴏɴᴅ-



# GALVADEN D'AR VREIÇZIADED

### D'en hem etaga oc'h ho iez.

*Unicuique patria sua carior est (1) dùm suprà omnia salvum fore quaeritur, ubi ab ipsis cunabulis commoratur*
Cassiodor. Ep. 21. Tom. 1er, pag. 12.

An den gweçziec-mâ-tâ hen deus lavaret
Gand pep-unan, he vrô a die beza karet :
Dreist kemend tra-zo, mui leghed pep-tra :
E daou c'her, he c'haret a dlear ar muia.

Eun dên bedec pa ghemheres ar c'homzou-mâ d'ar gweçziec bras,
Warnezhan he-unan habers kalz-tud, kalz a lorc'h a deuhas,
O rei da gredi dre heno hen doa he-unan deraouet,
Ar pez hen doa gwskoude diwar gouet hen-hall loëret. (2)

Eur wirionez vras zo hac a ret dre'-r bed,
Ar re gôz ho deus ato he lavaret :
Dizoûr eo an nep zo ganet e hoñal-vrô,
Rac klask a ra en hem denha dizhi ato.

Gatho heb haoûn e lavaran ive,
Breïziad a die karet Breiz a greiz he ene ;
Karet a die c'hoas he iez he dreist pep tra,
Ha lakât he boll hoan mad d'ho harpa.

Dre-ze pluen a ghemerhan evid skrive,
Skoaçzie-'r Brezounec gourdrouzet da goueza ;
Kalz-tud-zo hac a garfe he doñare,
D'ar Vreizis kalounec eo dont d'he harpa.

---

(1) Voltaire, ar skraber, a ghemeras eriñhan ar c homzou ze :
Lavaret hen deus. *A tous les cœurs bien nés que la patrie est chère !*

(2) Kalz a lorc'h a gweses neuse warnezhan,
Mad eo ho daskor d'ar gwir berc'hen breman.

Kemend-zo bet a bep amzer her bed a dud vras ha desket,
Dreist pep-tra holl ho brô hae ho iez ato ho deus karet,
Mathathias, Judas Machabée, Jonatas ha Simon iva,
Evitho ho buhez a roas gand kalz a re-hall en ho goude.
Hen ho raoc, an tadou kenta ker koulz hac an diouganed;
Hen ho goude tadou santel, ho brô, ho iez ho deus karet;
Kemend zo bet a santel, evel a c'houeçziec war an douar,
Karet ho brô hae ho iez, d'ar re vras d'ar re vian a lavar.
Sand Ambroas hen deus laret, eo ret kentoc'h gouzaon he-unan,
Pep seûrd gwalhou ha diènez beghed lezel ar vrô e poan:
Muilh, hazeûlh dreist pep-tra ar vrô m'hoar bet anhi ganet,
A zo, he-ma sand Augustin, hen dra betus ha tra derët.
Kaçziodor oc'hpen ar c'houmzou a zo amâ diaraoc,
A lavar e tle brô beza karet gand tud bentré ha tud a stoe;
Guelet, hamezhan, kemend-zo a toüez tud ne ket tra souezus,
Her guelet a rear e toüez loëned, ar pez a zo burzudus.
Neus e-mezhan amprevan kroüet na gâr al leac'h m'eo bet ganhet;
Gant labouçzed a nig hen hear, ho neiz a vez ato klasket,
An hanevaled goüez her c'hoajou a gâr ho gwela kenta:
Pesk a neûn her môr gand hast hen he doul a zeû d'en hem denha.
Pa zeo-tâ c'hoas, hemezhan, kemend seûrd haneval-zo,
A gâr hac a glask en hem denha e-leac'h m'eo ganet beo,
Petra na dlec homp-nhi ket goude ous a Roum da lavaret,
Ha peghamend gand ha bugale, he tlefe mui beza karet! *Ibid.*
Cicéron (1) a lavar iva ne deus netra karantekoc'h
Heghen ar vrô a pehini he zoar bet ganet e peoc'h;
Pep dên mad evithi a dlefe ma ve ret rei he vuhez,
Ha gouzaon ar maro evid he difen kend kull ho c'harantez.
Dre ghameman e weler sklear ha ranker karet brô ha iez,
Rac biken ne halfhomp treman evid gwir vroaded hanêz;
Hevel-zo ar gwir Vreiçziaded a dle karet kalz ho brô Breiz,
Ha beza holl haketus da ghenderc'hel ho ïez en ho c'hreis.
N'hem eus ket a boan o kredi e karfe kalz Breizis ho brô
Rac hirio evel gwech-hal evithi he c'houzânfhent maro:
Da vrezhelekât evithi meûr a Arthur a ve kavet,
Ha pa ve trégond-mil Breïzec da henchi oc'h Saozed.
D'he difen oc'h henchourien hall pere a glaske he dua,
Kalz a *vabinoghedhion* ho deus diskoüezet da zveza,
D'eur gall duer hanvet *Pinen*, pennos ne deus mui tud en hor brô
O redet, o vale, hervez ha greden, war o fevar bao.
N'hallan ket sioüas lavaret kemend-hall eus ar iez Breïzec,
Rac d'he difen ha d'he skoaçzia a veac'h o kafen tri-dec,
Hioulec haoualc'h hac haketus, ne lavaran ket d'he gwelhat,
Hegon da viret outhi da goüeza na d'he derc'hel e stad-vad.
Rac o kever hor iez Breizec n'eus ket nemeûr a dud c'hoantec;
Bian eo sioüas an niver eus ar Vreizis kôs ha kalounec

---

Cic, 1, de Offic.

A gâr hac a laka ho holl strif da zifen ho iez Brezounec
Peli dioc'h-ze, he c'holl a rehont, touëlhet ma zhint gand iez galhec.
Gwskoude eur penhad a zo e kresk niver paotred kalounec,
Pere, daoust m'hint gwcziec e galhec, a studi ar Brezounec;
Ra duhint da greski bemdez e niver ha d'en hem galounekât,
Vid m'hor bezo al levenez da welet Brezounec o welhât.
Evid lakât kemend-se da zont da wir, ve ret dezho bepred
Dioûal, pa skrivhont e Brezounec, dioc'h ar galhec hac he spered;
Ne ket haoualac'h pa srkiver berna kalz komzou Brezounec,
Ret eo lakat dirac he lenher, hn skiand ha spered Breizec.
Hoghen ne ket a ra bete vreman pep skrivanier Brezounec,
Bac daoust d'ho niver komzou Breizec, e skrivont hervez skiand gallec;
Gwelet a rear kemend-se bel lizerou eus a Vreûriez ar Feiz,
Pere gand kalz komzou Breizec n'hint nemed galhegherez direiz.
Prederi a rehont pa skrivont e niver a c'heriou Brezounec,
Ne lakeho(?)n zo kên en ho oberou nemeur a gomzou galhec;
Hoghen ho haoz, o doare ober, ha ziskouez n'hint ket Bretounet,
Rac ne haozhont ha ne skrivhont nemed hervez skiand galhaoued.
Treanthomp eta pa skrivhont e skiand ha spered ar Brezounec,
Ret eo neûze hancounac'hât hac ar skiand hac ar spered galhec,
Rac mar deo kalz doantus gwelet etoûez Brezounec komzou galhec,
Galhegherez e Brezounec n'eo ket ive nemeûr talvoudec.
Mar fell d'homp eta kenlerc'hel, gwelhât hor Brezounec hac hor iez,
Skrivhomp hervez skiand Brezounec, dioualhomp dioc'h galhegherez;
Haozhomp atao e doare hac hervez skiand ar gwir Vretouned,
Ret eo bea gall gand galhaoued; hoghen Breiziad gand Breiziaded.
Deskhomp' mar kerhomp galhec, gad e tale'homp mad d'hor Brezounec;
Na dlehomp ket gand ar galhec hankounac'hât mam gôz, ar iez Breizec;
Na glaskhomp nac he diwiska morçze, nac eus ho skiand talvoudec,
Nac he gwiska kenhebeûd 'vel ma rear, eus a gos truilhou galhec.

Evid diarben ar fazi bras-mâ,
Ha dihuna karantez ar vraçza,
Evid hor iez kaër ha kôz, Brezounec,
Kalz re hall ho deus skrivet e galhec,
Ha diskouezet sklear en daloudeghez
Eus hor iez Brezounec hor megherez.
Me a skriv deoc'h hamâ e Brezounec,
Hep klask e kemend-ze ken habec
Nemed da veza ive talvoudec
D'hor mam gôz-holl, ar iez kaër Brezounec.
Ober a rhan kemend-ze dreist pep-tra,
Evid dont pelhoc'h da zizoûara
Eun niver bras eus a gomzou kolhet,
Pe dre ziegusded hankounac'het:
Ho zenha a rhan hamâ eus ar hêz,
Evid ho lakât dirazoc'h e nevez.
Eun niver anezho hac an darn vraçza,
Eu hem ziskouezo deoc'h el levrie mâ,

Great, kemend dre garantez evid hor ïez,
Hevel evid hini hor silvidighez:
Rac mar fel dign klask hem holl ghentelhiou,
Dihuna karantez Doue her c'halonou,
E fell dign ive dihuna d'ham ghis,
Karantez her ïez e kalaounou Breizis,
Hac ho doughen dre heno da ghentelhia,
Gand kalz haked ha preder ar braçza,
Ho ïez Brezounec heûzet a vremâ
Ha livadenhou ar re heûzuçza;
A c'heriou galhec pe zivroaded,
A here he rauk beza dieûbet.
Evid ma c'halfe beza gualet
Evel ma mhan henhi he-unan,
Hac hervez ha delhezou hea medlet,
Ha chetu haze holl kemend a glaskan.

Me skriv-tâ hêr e Brezounec gant kalz keûs n'halhan bea birhoc'h,
Hen oher e rhan gwskonde evid beza barnet ganeoc'h;
Barnhit-tâ va oberidighez, barnhit gand lealded,
Hac hep mâr ho parnedighez a vezo ganhên selaoûet.
Me garfe a greis va c'haloun he rafac'h gwelhoc'h heghedhon,
Dre heno kredhit-hen atard eo he vihot va gwelha mignon,
Rac n'hem eus ket braçzoc'h hioul heghed guelet ar Vretouned
O tifen mad ho ïez Breizec, o veza dizhi kalz doughet.
Pa glevhan Breiziaded zo lastez galhaoûed, hac a lavar
He karfhent doûara hor ïez Brezounec hac he diskar,
Vn hleo a zao hem penn sounn, birvi a ra holl mêl va heskern,
Hac ha lavarhan kalounec: dioûalhomp hor ïez dioc'h kef ifern.
An draze a ra dign skriva ha kemeret ar bluen bremân,
Evid difen hor ïez Breizec hac he harpa mad mar galhan,
Evid na goûezo ket dindan taolhou ar falz Breizis n'a re-'r galhec;
Bezhomp etâ kalounec, Breiçziad; dioualc'homp mad hor ïez Breizec.
Va harnhit etâ heb truez ha n'ho pezhet haoûn hehed;
Diskoñezhit dign va fazi, ma n'ham eus ket mad Breïzet,
Oc'h va meûli, oc'h va zamal atao dign plijadur a rehot,
Mar guelhan oc'h gwelhoc'h Breizec pa gomzhot pe pa skrifhot.
Va c'hoanteghez a kememan eo dihuna, mar galhan,
E sperejou Breizis orged evid hor ïez pini-zo klân,
Klân bras gand eur c'hlenved hac a roi dizhi ar maro,
Ma na deû d'he skora, Breiçziaded gweçziec ha garo.
Krignet gand klênved dizeur hac habaoûe re hell amzer,
Ar ïez Brezounec a zisec'h, mervel a ra hen eûr gher;
Eleac'h kaout tud vad d'e skoazia ha d'he derc'hel en he zâ,
Ne gav nemed tud dighempen ha muntrerien d'he mouga.
Pel dioc'h kaout heberc'h ha skôr e toûez ar re he deus diorhet,
Ne gav e touez bugale he deus bet savet ha maghet,
Nemed laêron ha skraberien hastet bras d'he diwiska
Ha da lamet digathi kemend he deus a gaêrha.

Darn he laka hen noas berbil evid lakât hen dro dizhi,
Kôs truilhou pe zilhad nevez pera ne zéréhont kat houthi:
Darn a drouc'h dizhi dourn ha breaç'h, lod a zeû d'ha huala,
Darn a liam he zehot, ha souden u'helho na koumz na fiuva.
O welet hor iez Brezounec hen eur stad ken truezus,
Pep Broiçziad kalounec a dle beza dizhi trugarezus;
Beza strivand d'ha skoaçzia, d'ha sevel mar ghel hen he-za;
Lakât holl e keflusk evid daskori d'hei ha gwisk kenta.
Brehit età war ghemend-ze ghenhe-me, mignoun Breizec;
Harphomp stard hon daou, klaskhomp re-hall krénoc'h d'harpa hor brezounec,
M'hor bezo al levenez d'ha guelet soûn ha stard en he zâ,
Pel dioc'h gand he henebourien, ha diskar nac ha douara.
Eun dra vad e va kemend-ze, koûnhit lenher hen dra-ze,
Grehomp hon daou gwel pe wal skoaçzihomp hor Brezounec d'en hemsevel;
Oc'h ho zanha eus ar vouilhen, oc'h ha gwiska a nove,
E rahimp tra hetus da Zoua ha d'hon religion santel.
Netra gwelhoc'h m'her c'hred da skora han hor brô religion;
Da ghenderc'hel hen hon toûez, ar gwir greden, ar feiz gwirion,
Beghed na deo ar Brezounec gand pini hon tadou kôz
Ho deus great ho silvidighez, gounezet ar barados.
Mar deus c'hoas a Breiz-Hizel han Arvoric kôz, brô dervec,
Niver a gatholiket-vad, e tlahomp-za d'hor Brezounec,
Pini hen deus hor miret dioc'h falz-kreden ar galhaoued,
Dioc'h çziou fall an dud bedec, dioc'h kentelhiou hugunaoded.
Trugarez Doue evid gwir, graçz he deus great kalz evid-homp,
Hegon d'hor Brezounec e tlehomp gouda, ar gwir feiz a zalc'homp,
Hên hen deus pelheat diouz-homp, pep skôl fall an dud badec,
Ha ma na d'hoump gatho toûelhat ha tlahomp-za d'hor Brezonnec.
Hac evid gwir, mar deus c'hoas religion hen hon toûez;
Mar deus c'hoas gwir feiz a Breiz, hoump dleourien e gwirionez,
A ghemend-ze d'hor iez Breizec pini hen deus hor miret,
Dioc'h pep falz kelenhadurez ha diouzhomp ho dichoûet.
E pevar-hugheut ha trizec, dispac'h dizeur ha deus galhet
Diskar tyaz-Doué, kalz penhou, hon ilizou darc'hal serhet,
Lamhet dighenehomp her penhad pep kelenhadurez-vad,
Laza dehomp hor beleïeu, mirat da brezec dehomp ar mad.
Miret houzhomp d'en hem zestum, evid pedi, sakramanti,
Hazeûli Doua hen templou, miret houzhomp hual d'ha veûli;
Hegon 'val n'a doa ket Braizec, ne deus-ket galhet lamhet,
Na feiz, na religion eus a doûez ar gwir Vretouned.
Dra na helha kat an dispac'h kentelha a Brezounec,
Feiz ha religion zo ato chomet gaud gwir Vraizec,
Ha mar deus kalz Bretouned diwar ar gwir greden risklet,
Penn-habec eus an dra-ze eo ma zhint hem c'hreat galhaoued.
Gand iez galhec ho deus desket disprijout Doue, ha Ilis;
Ober faë war gwir gredan, koll ho eus gand ar feiz;
Ghiçstou navez ha dizoara ho deus gaûhi desket c'hoas,

Hac hen ho levrioa ho deus kavet traou hac a ra kalz noas.
Kalz traou noazus d'an eneou, 'vel ma c'houzic'h zo dastumet,
E kelhenhadurez, e skrijou dizeur ar galhaoued,
Pere, mar dalc'homp mad d hor Brezounec n hellint beza noazus,
D hon eneou, d'ar gwir greden, hon eus hen hor Salver Jesus.
Hor iez Brezounec evel bardel dreist pini n'heller tremen,
A viro an dênved, feiz, religion, dioc'h pep falz kreden,
Ha dreist pep-tra, mar ghelhomp miret oc'h ar yaouankizou,
Da lenta galhaoued dizeur ha da lenn ra ho skrijou.
Kreskhomp-tà a karantez evid hor iez kaër Brezounec,
Pini zo bet hac a vezo d'ar gwir faiz ken talvoudec,
M'ha deus galhat bete vremâ, miret oc'h bleiz d'ha zaga,
Brehomp etá kalz Breizis kalounec d'ha derc'hel ato hen ha zâ.
Grehomp gwelhoc'h, tenhomp hi eus ar bez, rohomp dizhi buhez nevez,
Gwiskhomp dizhi he zae ghenta ma c'helho a c'houdevêz,
Skeda pel hen hon touez, bea ken hirbadus hac hor gwir feiz,
Evid derc'hel her gwir hend, ma varfhimp holl her gwir Ilis.
Eur Sand Breizec hen deus lavaret : *Biken feiz na vo kolhet e Breïs;*
Ra vezo gwir diouganer, m' hor bezo ato gwir Ilis:
Evid digaçz -za da wir, bezhomp atò gwir Vreçziaded,
O tiréa pelhoc'h hor iez dioc'h an holl gherìou galhec,
E touez pare en hem gav evel hen eûr môr bras beuzet.
Da viana ne gwiskhomp mui kên, eus a zaë ar galhaoued.
Mar deûhomp a benn eus a ghemend-ze nhi welo gand levenez,
Eus hor iez ar skêd dudius hac ivo ha c'haërentez;
Rac daoust da ghemend a helher anizhi da lavaret,
Daoust da ben darn dud-zo ha enep dizhi kar kounharet,
M'ho deus kredet he hênvel, eul lavar gouez, eor iez garo;
Me gred hac a lavar, an desped dezho ha d'ho baro,
Penaos ar iez Brezounec eo kaerha iez a zo her bed.
Komzet gwech-hall han darn vuia eus ar broiou hanavezet
Mar kerhomp kredi eun darn vras a vailhou ha tud desked,
Ar Brezounec a zo bet ar ghenta komzet war ar bed;
Eun darn anezho ho deus kredet lavaret a voûhez huel,
Penaos iaz Brezounec hoa hini Adam, Kain hac Abel,
Evel-ze iez Brezounec a zelhit bea ganehomp dalc'het,
Evel eun dô ar c'haerha eus an êen, gaud Doue d'ar bed roet.
Eun darn mailhou hall knonnikoc'h, daoust a ma zo haut ker gweçziec,
A ra dont eus an anizeriou koçza, hor iez kaer Brezounec;
Gomer, he-mezho, map da Japhet, eo tad an holl Vretouned,
Pero ho deus en he c'houdo golohet ar penn-man eus ar bed.
Eus an Azii, ho-mezho, an niver bras-zo a vugale,
O viza karghet ra ho brô, en hem daolas goude-ze,
War Europa ha war an holl broiou eus ar c'huz-heol,
Uhirn, Spign, Brô-C'hall, Brô-Saoz, Irland, Alhamagn, etc., dem-holl,
Ha dre holl ho iez, ho lavarou a zalc'hent e pep-leac'h,
Hac an draze a ziskouez dehomp, n'oa ket hor iez ganet deac'h:
Ha mar ho deus kalz kolhet e touez ar ieçziou-hall eus ar bed,

He teihit kalz hazaoüez c'hoaz, ha beza en hon toüez kendalc'het.
Ar Brezounec etâ ne deo ket eur iez garo ha goüez,
Evel ma klask rei da gredi kalz-tud-zo en hon touez;
Hoghen eur iez-eus ar c'haërha kerkoulz hac eus ar re goçza,
Pini a c'houlen hon hazaouez ha ma teûfhemp d'he skora
Rac henhi koulz hac o iez holl hebed, he kaver kalz skoüerhiou,
Hac eus ar re binvidika a heller kaout her gwelha reçziou,
Pinvidic hen he diskleriadur, nerzus hen he lavarou,
Ne gafhot pâr hebed d'ho iez Breizec e touez an holl reçziou.
Kemend-ze holl prederet, ne halhan ket re her lavarout,
An holl Vreiçziaded vad ha kalounec a dle evitha kaout
Ar braçza hazaoüez evel braçza karantez ivez,
Ha lakât ho holl striv da skigna dre holl he hanaoudeghez.
Dre habec da ghemend-ze eo hem eus great ar skridic-man,
Gand an hoüil da zihuna he kalonou an holl dud dreizhan;
Kemend a c'hoanteghez da skoria ha da harpa mad hor iez,
Evel e pep kaloun gristen d'ober he silvidighez.

Poanhihomp eta, va mignon lenher,
Ha grebomp d'hor iez Breizec gwel pe wel,
Hac o welet penaos he zaoler
Bemdez ker fank, klaskhomp he sevel
E kememâ holl, va c'hoand ha va hioül braçza,
Eo lakât e kaloun Breizis da hazveva,
Evid ho brô hac ho iez kaër ar braçza orged,
Ma vezo atao en ho zoüez kendalc'het,
Rac ha guelet komzet ha skrivet mad hen ho zouez
A raïo e pep amzer va braçza levenez
Dihunhomp-tâ hen hor c'halounou, Breiçziaded,
Eus hor iez kaer Breizec eun dra benhac a orged,
Orget pini a zo o kalz kalounou kousket,
Ha ma lavarfen mad, pini-zo, e kalz moughet.



# GWERÇZIOU

# NEVEZ HAG A VRAS,

WAR

## DRUBARDEREÇZIOU JUSAS.

GAND PREDERENNOU TALVOUDEC D'AN HOLL ?
EVID MENKLASE AR GOUSTIANÇZ, EUR GWIR BEOL.

War ton : *Kloarec Pluned : Houzoc'h beleien nevez :*
*Va Doue leun a drugarez.* Hag ive war ton : *Santez Mari, Mam Doue.*



Eus a barhez Sand-Martin, ar Persoun,
Hen deus lakeat al Levr-mà e soùn.
Y. M.

# Eus al Levr-mâ,

AR ROBIGHEZ DA JESUS
HA D'AR WERC'HEZ, HE VAM HEURUS.

Ra vezo d'an holl talvoudec,
Aa holl hioulou-ma Brezounec :
Evid gloar Jesus ham eus hi grêt,
Ra veççhint gânthan benhighet :
Goulenhit-ze Gwerc'hez-Vari,
Deoc'h e teûhan d'ho bebedi.

*K.* O Jesua peoher Doua, Verb an Tad peûrbadus,
C'hwi pini a zigoras dre eur gher ker marzus,
Ha ziou skoûarn d'an dên bouzar, o lavaret dezhâ :
Digorhit, o diou-skoûarn, digorhit, *Ephpheta*.

Taûrvezhit hazlavaret ar gomz-ze d'ham eue,
Ha dx ghemend a leobo hac a glevo ive,
Lenhadurez al levr-ma, m'hor bo holl ker buan,
Ho santelez peûrbadus, yec'hed ho Spered-Glân.

Gher-Doue, dén en hem c'hreat ha gwir alc'hoüez David,
C'hwi a serr kac a zigor ker buan a ma kirhit;
Livirbit d'hon eneou, buan en hem zigheri,
Gand an holl c'halboudeghez ret d'en hem savatei.

Da heûlia ho sklerigen digorhit hor spered,
Ha gand ho flam doüeus, hor c'haloun d'ho karet;
Digorhit hon daoulagad da zoüeza ho marzou,
Vid hemban ho meûleûdi, digorhit hor ghenou.

Digorhit hon diou-skoüarn da zelaou ho mouhez,
Evid ma senthimp houthi atao e-pâd hor buhez,
Ha d'ho toüelez ker bras, vid c'hoëc he hazeûli,
Holl c'balhont hon eneou teûrvezhit digheri.

D'ho trô en hem zigorhit ho c'hunan, va Jesus,
Digorhit frank ho kaloun, ma tremeno founhus,
Henhi hon holl eneou, vid en hem éhana,
Hen heberc'h eus ho kalhoud hevel kreïzen atardta.

Digorhit déhomp holl c'hoaa, al levr eus ar vuhez,
Pini_bell bea digoret, hepken gand doüelez;
Digorhit déhomp an tensor demeus hoc'h oll graçzou,
Ma veçzhimp holl pinvidic dre ho madeleçziou.

Digorhit frank evidhomp dorojou an éenvou,
Ma c'helhimp holl treanti, levenez hon Aotrou,
Ha kâna da wirviken e-pâd peûrbadelez,
Ho meûleudi, ô Jesus! hevel an holl elez.



# DERC'HEND AN DRUBARDEREZ.

GUELHOMP HARAOC PEP-TRA, PETRA' DREMENAS
DERC'HEND AN DEIZ A DRUBARDEREZ JUSAS;
NHI WELO GOUDE PETRA' REAS AR GHIDAS.

N. *Nos-kend ar goan diveza a reas gand he Zıskıbien,*
*Meçzıas war eur menez huel a ya da ober peden.*
*Heno Elez an éen a deú souden d'he hazeûlı,*
*Adam gand an holl Batrıarched-hall a zeû d'he veûlı.*

## KENTA KAN.

*K.* Meçzias o ven kımıadet dıoc'h ar bobl a glaské,
Warnezho e-leac'h *César* he lakât da roue,
En hem denn war eur menez pini hen doa boazet,
D'he glevet ha d'he welet dırac Doue daoûlınet.
An habardaëz heb dala gand he ziouaskel dû,
A hıea da c'holo menez ha traônïen a bep tû,
Ha Meçzias a bıgne bete kern Olıved,
Da herbedı evıdhomp stard he Dad benıghed,

4

Sand Jan an Avieler hep kên a heûl Jesus,
Bete bolz ar re varo hac ho lochou heuzus;
Heno he za da dremen an nôz o prederia,
Rac Jesus a c'hourchemen, n'ha dui-kên d'he heûha.
Meçzias a biguas neûse da ghera pelha'r-menez,
Vid prederia he-unan doûn er beûrbadelez,
Heb kaout kên-tra d'he c'holo na d'he c'houdori kalz,
Nemed ar skoultrou palmes; pân a rha en ho harz.
E-tretand, eal Gabriel, eal nirer Map Doue,
E-kreiz etre diou cedren, a-zâ en hem zalc'he,
O prederi'an eur-vad ho d'ho souden an dud,
Da veza gand goad eun Doue prenet dre eur burzud
An doân hac al levenez, touez ha touez kemhesket,
A ra d'héan beza laouen hac hankemet meurbed.
Laouen dre'r-brenadurez a rai souden Meçzias,
Hoghen guel he holl boanhiou, her gra hankemet bras.
Gabriel a wele sklear e zoa ar c'houlz harbuet,
Ma zea da vea gand Jesus, pec'hejou-'r bed prenet,
Hegon guelet' rea ive peghemend a tlie,
Koustout kær da Veçzias, ar brenadurez-ze.
Eal, d'an divez o veza trec'het dre an banken,
Hac o welet ar skoñster eus Meçzias oc'hpen,
En he spered he-hunan a goms hac a lavar:
Hamâ me rai gwele buan d'ham Aotrou m'ar kâr.
He gorf brevet gand skoñster hen deus hezom chan,
Hoghen e traon ar menez me wêl kûnoc'h heghed glân,
Van, spoûe, kuvi hep niver, ha karghet a c'hoês-mad,
Gatho m'ar kâr va lezel me rai gwele deread.
Oh! hên zo truez he welet ker skouiz ha ken torhet,
Ar boan eus he hizili war he zremm zo hanet;
Oh! hên-zo bras he boanhiou gouzaon a ra hestlam,
War an douar-mâ dizeur, vid bugale Adam.
Meçzias d'an eal a daolas, eur sell awid lavar,
Sell hac ha zestum enhan holl benhos êen heb mâr,
Ha gand eur boan ar wraçza he pign roc'h huelha
Ar vraçza eus ar ghelhec ha d'he Dad an dosta.
Kerbuan war he zaoulin en hem strink dirazhan,
Pedi'-ra, buanada, koms'a ra kaer hoanthan,
Redet a ra he spered dre an birbadelez,
Hac he vuzelhou marvus a lavar d'an divez:
« Tad peûrbadus, hemezhan, tostât a ra-'n dervez,
» Ma vezo gand an douar great neçzanded nevez,
» Neçzanded hac a bado keid a peurbadelez
» Gaubeomp hon-daou diouganet habars kroûidighez.
» Tostât a ra an amzer eus an ober braçza,
» An amzer-ze e pini habars kroûi ar bed-mâ,
» Hor bos hon daou prederet, e peoc'h peûrbadelez,
» Hac a welhemp an holl dud kend ho c'hroudighez.

» Galvet da veza heürus e-pâd peùrbadelez,
» Ho guelhemp eus a neuse kollet hen daonedighez!
» Galvet da vera ato, da vera da viken,
» Ho guelhemp dre ar pec'hed maro en hor c'hichen!
» Me a wele ho gwal-cür hac ho foanhiou iva,
» C'hwi a wela va hanken, va daëlou a reda.
» Hac he c'haotrechoc'h neùse ober a-c'hanon dên,
» Ha dre zelhid va maro dioc'h ifern ho difen.
» O va Zad! c'hwi her goar, an êen her goar ive,
» Ped gwech, pa ghen-haliez hem eus me habaoue,
» Huanndet, hioulet diskea war an douar,
» Ha beza dindan holl dreid lakeat evel preon douar!
» Hirio m'en hem gret heürus da veza hizeleat,
» Chetu tri bloas ha tregond m'ho-c'heus-hâ me dên great;
» Niver tud leal d'ham c'hichen ham'eus furio tenhet,
» Hoghen holl dre va maro me hioul he vent salvet.
» Barnbit-tà, Tad deboner, skohit drus ho Map penher,
» Rohit dezhan taol ar maro, grhit-hên ludu dister!
» Holl gheneoc'h ma c'houzanvo, kroas hac ive tân flam,
» Gand ma c'hellign dizaoni holl bugale Adam
» A eun Doua buaneghez, a hell gand Doue hepken,
» Beza kûneat, distroet dioc'h an holl bec'herien;
» Hoghen, me zo aveldoc'h Doue a bep padelez,
» Kastizbit stard-tà eun Doua, grhit d'ar bed trugarez.
» Gand va zâl stok en douar, va breac'h, va dourn savat,
» Me dou deoc'h, Tad peùrbadus, me fell dign-ve salvet
» Holl lignez Adam kablus, karghet a bac'hejou,
» Me a fell dign ho frena eur vech c'hoas, va Aotrou »

N. *Moñez peùrbadus a lavaras,*
*Ha Meczias hebken he c'hlevas·*

*K.* « Ha me, va Map a hasten va feun war ar bed holl
» Va breac'h a savban ive dreist kemend a zo holl
» Toüet a rhan eveldoc'h, me an hirbadus bras,
» D'ar bed ha d'ha bec'hejou, me rai trugarez c'hoas. »

N. *Kemend-ze lavaret he taras,*
*Hac an douar gwstadic a grenas,*
*Bugale-n'êen en hem soüezas*
*Hen hisfound, ar gurun a grozas.*

*K.* Jesus hen he zà choaiet dirac ar peùrbadus,
A wel n'eo ket evithan barner trugarezus;
Gloaçziou dazprenadurez neùse hounthan a stok,
Rac pa vez hioul a ghêa tost, un ober a zo klok.
Gabriel oc'h doüar stoñet e-pâd ar beden-ze,
Pedenhou mad he-unan d'he Grouer a bredere,
Ha kerkend he tânveas henhan eur vuhez nevez,
Pan n'hell beza blaset nemed gand an elez

Hen ha zâ soun ker-buan ; an eal en hem zavas,
Hen eur môr a levenez he ene a neûnas ;
Ar sked eus he gorf hêar a skiêrjeu souden,
Ar meneçzion a gostez hac ive pep traônien

*N.* Jesus kemend-ze pa welas,
Oc'h ar seraphin a zistroas ;
Kûs ha golo dha sked, hemezhan,
The bankoûnac'ha he-maout haman,
O kéela eur pirc'hirin, eun divroed,
Oc'h pnu ar sked-ze ne zeré ket :
Kers d'azlavaret va feden dister,
Dirac va Zad-mad hac en he ghever ;
Dirac an êen holl en hem zestumet,
Heno e c'helhi diskoûez dha sked.
Gabriel evel eun dremedâl,
Heb lavaret grik a ghers raciâl ;
En eun mjaden, eal, loar a dremenas,
Oabl, heol, stered, a drên he ghein a lezas ;
E c'hars dôr an êen en eun taol he savas,
Lagad Jesus betec heno hen heûlias.
Dirac kador peûrbadus, her guel barbuet,
Ha gathan he c'houlen, mad selaouet ;
Guelet a ra hen deus he Dad baçzantet,
Rei da noûeançz Adam kaërhoc'h heûrusded,
Heghed ho divige kredet biken,
Digand he drugarez koûna goulen.
Gabriel buan ha buan en ês en hem gavas
Ha dirac kador peûrbadus en hem stouas,
Doue peûrbadus a ra sell hounthan,
An êen holl a sell varzu henhan,
*Eloha*, ar braçza hac ive ar c'henta,
Eus an holl draou kroûet ha da Groûer an tosta
A ziredas mibin da gaout Gabriel
Ha dezhan ker-buan ha roas ar pok êel

*K.* Neûse Doue a venhigas an daou eal mâ breudeur,
Ha kaërbeat dre he venhos ne salêhont ket nemeûr,
Da bignat war ar menez war bini eo savet,
Santual kaër peûrbadus gloar an êen, he ghened.
Gabriel a wel an aoter hen deus savet Doue,
Evid dazprenadurez Adam, he vugale,
Gand holl neûs gwir bazeûler bouthi e tosteas,
Ha diou jarl baour warnizhi dioc'h-tu a lakeas.
Ar jarlou-ze ho diou a roa leûn ha karghet
Eus a ezançz doûeus gand Jesus kinnighet ;
Gabriel neûse a goûezas e prederenhou kaër,
E prederenhou huel stouet oc'h an aoter,
A-zâ-soûn en he ghichen, *Eloha* gand he delen,

A hazlavar d'an êenvou a C'habriel ar beden,
Ar beden hen doa great Jesus war Olived,
Ha dirac an êen bremâ ganthan hazlavaret.
  Ar soûn-ze ken dudius a denn neûse *Eloha*,
Eus he delen ker skiltrus a deu da soueza
An êen holl'hem destumet da glevet ar beden,
Hen doa great war Olived Jesus Doue ha Dên.
  Eur fulen dân a gwezas neûse a zourn Doue,
War an ezançz destumet er jarlou haour-ze,
Ha tânet-oll ker buan, ar c'hoëz-mad anezhân,
A bign bete *Jehova* bac he zouelez glân.
  Bete neûse *Jehova*, evel den saoûzanet,
Divar menez Olived n'hen doa lagad tenhet,
Rac heno hon hanterour hen devoa kendalc'het,
D'en hem barbedi hounthan en eur stad hankeniet.
  Ar c'hoëz-mad eus ar jarlou, prim ha prim a bignas
Bete kador *Jehova* hac hen dizaouzanas;
Sevel a ra en eun taol he saoulagad, ho benn,
Oc'h pep-tra krouet be selhas hac en-tu-hall oc'hpenn.
  An holl draou krouet sioulec a c'hede he urzou,
An êen e pân a c'hortos he c'her, ho lavarou;
Ar môr koulz hac an douar sioulec a c'hede;
Ar gorventen he-unan, a c'het kaçz an urz-ze.
  *Santual* en hem sigoras, pep-tra holl a zelaou,
*Urim*, kenta cherubin, mignoun c'hoëc an Aotrou,
A zistroas oc'h *Eloha* hac a c'houlen hounthan,
Gand eun ear demzoûeus : Petra' welez dumhan?
  *Eloha* a reas neûse eur gambet pe ziou,
En eur selhet d'an neac'h warzu trôn an Aotrou;
« Haound, ma wel, hemezhan, en baoûr kalz peûherou.
» Hac en ho hars da Zoua savet meûr a daeliou.
  » Warnezhô c'hoas he welhan al levr a vuhez hanvat,
» Karghet eus an hanoïou'r gristenien da zonet;
» Eun nebeûd larkoc'h c'hoas, levr ar varnedighez,
» Barn-ha reiz ar bec'herien hac ho falhagriez.
  » Dindan ar bolçziou arc'hand a welhan c'hoas larkoc'h,
» Mil ha mil goulou skedus, a zèo kaer pa gaeroc'h,
» Me gret hint ar symbolen eus an eneou heurus,
» A dle souden da brena, Map an Tad peûrbadus.
  » *Urim*, the holl niveri anezho, mar kerez;
» Ar bed a hell niveri oberou kaèr elez;
» N'hi a hell poelha ivo levanez re salvet;
» Mister dazprenadurez, gand eèn n'hell bea poëlhet.
  » Trôn barner bras me-zremwel duhoûnd eun tamic pelhoc'h,
» Hac anezhan e tidarz tân dizeür, tan soroc'h,
» Pini a c'hourdrous devi o dog peûrbadelez,
» Eneou an holl bec'herien koulz hac an drouc-elez.
  » Korventen veo kounharet a welhan c'hoas goude;

» Hastet bras eo da ujal, da zoughen arzou Doue,
» Diarbenlit Meçzias, griit dan holl trugarez,
» C'hwi eo batiter an holl draou, ho pet oc'h holl troez. »

N. *Ha ker-buan evid ar seured gwerch,*
*Kurun a frezas eus an tewen d'an neac'h,*
*Ar goel a guz diabars ar santual bras,*
*Jehova neüse evel-hen a gomsas:*

N. « Me eo derou pep orged, kroumdighez he dens va diskleriet,
» En hem askuil a rign c'hoas dre varo va fenher benlighet,
» Hen babec bras-ze me ho c'harpo holl, c'hwi pere a zho marvus,
» Evid na vezo ket deoc'h ho varo n'a dizeur, n'a noazus.

N *O veza lavaret kemend-ze, krenn he taras,*
*He hioul hac he urzou e spered Eloha a lakeas,*
*Evid beza dreizhan d'an ten holl shlear diskleriet;*
*Ha rac-se ar seraphin d'an holl hen deus komset,*
*Hac a-bers peürbadus en doaro-ma freas he kanas:*

K. « Ra vihot-holl benlighet a lavaras *Eloha*,
» C'hwi pere en ho c'beas a hell prederia,
» Trugarez vras ho Kroüer hac he vadeleçzion,
» Selbit-tà ha prederhit madelez ho C'haotrou.
» Guelhit gand pe madelez he zea distro houzoc'h,
» Ha pe gher kaër heürusded a fell dezhan rei deoc'h!
» Frobit goude ho taoülagad war-zû cal Gabriel,
» Rac evidoc'h en hem zalc'h oc'h an aoter santel. »

N. *Da encou mad an douar, d'an holl batriarchet,*
*Pers a spered d'an arwest a-houe holl galvet,*
*Eo he koms her ghis-ze seraphin.*

K. « Selbit-tà oc'h Gabriel pini o gwirionez,
» N'eo pignet oc'h an aoter a zasprenadurez,
» Nemed evid kinbiga d'hon Tad mad *Jehova*,
» Eus a vûhez ar Meçzias hazeûladur braçza.
» Meçzias hen deus c'hoanteat he vichac'h holl testou,
» Eus an hazeûlidighez a ghinbik d'he Aotrou,
» Ha mont a rhit-holl bremâ d'he gâna ghenehomp-niu,
» C'hwi pere ho c'heus bevet war douar kend Map Mari.
» Eun darn vras eus ho preûdeur pere zo c'hoas er bed,
» En ho c'horfou douarec dale'het ha chadenhet,
» A dle trubardi souden, Map an Dên, Meçzias,
» Mes ho hanvou zo lamet eus levr ar vuhez siouas.
» Mes mignouned Meçzias, hazeûlerien Jesus,
» O veza holl sklerheat gand sklerigen doucus,
» Ne welhint en holl goad-ze a zasprenadurez.
» Nemed waz ha goûeren d'ho c'haçz d'ar badelez.
» Kerzhit bremâ c'hwi elez, ha c'hwi seraphined,
» Kerzhit buan da lavaret d'ar re a zo karghet,
» Da lakât hen oberou an urzou a Zoue,

» Ma vo hep dale great peoc'h an doũar gand an ée.
» Ha c'hwi eneou dazprenet, diaraoc gand Meçzias;
» Ha c'hwi holl batriarched, he dadou kôs ha bras,
» Diskenhit da vrô-n-heol: a sklerha an douar,
» Evid prederi Jesus, *Jehova* her lavar.
» Diskenhit-tâ hen heol, a-c'hano selint mad,
» Oc'h Jesus war an doũar war bini vo peurc'hreat,
» Mister bras unvaniez ar bed-holl gand Doue,
» Hac ar peoc'h kaër peùrbadus etre douar hac an ée.
» Ha c'hwi éen va selaouhit klevhit hên mad bremâ,
» Harhuet co an heil sabal hac ive ar braçza;
» N'ho c'heus-ket c'hoas va breùleur ankounac'heat dervez,
» Ma zoa bet peùrc'hreat gand Doue kroüidighez.
» An dervez-ze e pini, he c'hean *Jehova*,
» Goude beza bet kroüet an doũar hac an éen-mâ,
» An dervez-ze a houe eveihomp lid ker bras;
» Dervez dazprenadurez a vo lid braçzoc'h c'hoas.
» Hastihit-tâ buan dighemen kentend-ze d'ar bed holl,
» D'an holl draou kroüet kvarhit, c'hwi kanhailed ind holl,
» E zeo harhuet an dervez galvet gand *Jehova*,
» Sabad neçzanded nevez hac ar peùrbaduçza.

N. *Kerzhit-tâ kanhaded, kerzhit buan,*
*D'uzlavaret-ze d'an holl ha da bep-unan.*

Neûze souden houë guelet a vandenhadou o redet,
An elez, an eneou santel, eneou an holl batriarched,
O nija heu hear; Gabriel c'hoas e pân dirac trôn an Autrou
Diganthan he-unan, evid eal *Uriel* a ghemer urzou.
*Uriel* ar braçza eus an holl skiandchou, hac eus an doũar mirer;
Seraphin ker buan en hem denhas, nija a reas war ar gher.

# HEIL KAN.

N. *Urzet hen èen habers Péurbadus,*
*Da zistrei adarhe da gaout Jesus,*
*Gabriel d'an douar a zisken founhus.*

N. Etrè pignat ha disken evid elez,
N'eus ket an disterha kemm e gwirionez,
Eus an doüar evel eun tars, hen èen ha savhont,
Eus an den d'an doüar, evel luc'heden he kouezhont.
Evel o pignat, Gabriel, buan a dremen,
Oabl, loar, heol ha stered, hen eun nijaden;
En eur distrei a nevez da Olived,
En eun taol en heol he zeo diskenhet.
Oc'h minic'hi an heol dre ma tosta,
Kalz moueçziou a glevó o lènva,
O c'houlen trugarez ha silvidighez,
Evid noüeançz Adam hac he holl lignez.
E-toüez ar moñeçziou-zo ken hirvoudus,
Hini Adam hoa ar muia skiltrus;
Prederi a rea war he goll kenta,
Ha war hini he holl lignez ganthâ,
Hac he holl brederenbou a dablé,
War amzer dremenet hac hini goude.
Adam o welet Gabriel tost dezhan,
Gand haoün ha spi a deû da gomz hounthân,
Hac o vont d'he gaoud gand kalz haznoüez,
Evel-hen a tisplegas he vouez.
K. « Benhos deoc'h eal seraphin, m'ho kuel gand levenez,
» Her guel hebken ac'hanoc'h, va ene en hem c'hoüez,
» Henrus bras en hem gavhan, o tont d'ho prederi,
» Rac mad e c'hanavezhan habec ho kevridi.
» Ah! petra na helhan-me ho c'hëulia hen douar bras,
» Prederi hed ho kostez dromm kaër ar Meçziaa,
» Dindan her stum ken dister vel hen deus kemeret,
» Vid dazprena an holl dud pere ham'eus kolhet!

» Ah ! petra na helhân-me, doura gand va daelou,
» Al leac'h ma ra ha beden, ma c'houzaon kalz poanhiou,
» Evid doughen peûrbadus da ober trugarez,
» Ha da Eva ha din-me koulz ha d'hon holl lignez.
» Ah ! ma c'halgen c'hoas eur vech, hazwelet an doûar-ze,
» War bini hoa bet roet ar vuhez dign gand Doue.
» Kaerhoc'h heb mâr her c'hafen eghed traouien Eden,
» Pini zo bet dismantet gand malhos maro yen.
» Sul gaërhoc'h ma her c'hafê, ma zeo dre holl gwasket,
» Gand treid santel dazprener eus an êen diskenhet,
» Evid ober gand Doue peoc'h an holl bec'herieu,
» Ha dre ho boanhiou garo dioc'h ifern ho dilen. »
War ghemend-ze Gabriel, a lavar da Adam :
Mignoun, me roio dezhan kelou eus ho reklam ;
Kalz spi ham'eus he roio deoc'h graçz a c'houlanhit,
Hac e c'helhot he welet hervez ni hen hioullnt.

*N.* Adam hen trugareka gand eur brusc'hoars hankeniet,
Ha seraphin d'an douar a zo ker buan diskenhet.
Douar heûrus, rouanez an holl bedou,
Galvet her ghis-ze gand mil ha mil ghenou,
Dre m'ho c'heus an eûr-vad da vea gand Meçzias,
Dilenhed 'vid leac'h eus he boanhiou griçzias.
Heb dala o houn guelet ar steredeuhou red,
O nija a bep kostez war bordou ar bed ;
An hæzan fresk gwskouda nac ar c'housked
Ne dohant ket c'hoas eus an traônïenhiou savat.
Koumoul c'hoas a c'holoe kern ar meneçziou,
Oc'h pere Gabriel a dosta ho dreidigou,
Evid disken war menez Olived,
Da glask Meçzias, Jesus, Salver ar bed.
Neuse o vea pleghet ha ziou haskel pers,
War douar Olived a baçziou skân he kers,
Furcha ha klask a ra hen traônienhiou kûs,
Meçzias ho Jesus, Map an Tad peûrbadus.
Her c'haout a ra en eur volz an tênvalha,
Kousket mik ha gand eun dremm ar c'haërha,
Hestlamet ha soûezet oc'h ha welet,
Seraphin stoul hen hazeulas daoulinet.

*En hem denhet eus he saouzan*
*Evel-hen he kanas dezhan,*

*K.* Daoust ma zeo mestr, hemezhan, ho korf marvus kousket,
C'hwi ham selaou gwskouda, rac eun Doue ne gousk ket,
Great hem'eus ho lavarou, bet houn gand ho c'hurzou,
Bote ho Tad peûrbadus hen huelha-'n êenvou.
En eur distrei a c'hano Adam ham'eus kavet,
Pini d'ober deoc'h peden hen deveus va c'harghet ;

Plijet gand ho trugarez selaou he c'houlenhou,
Me c'helho betec henhoc'h hasten mad ho selhou.

*N.* Neûze sioûlec hras en hem belheas,
Hac au elez-mad eus an doûar a glaskas,
Pere en hem denhet her c'hus eus ho dalc'h,
Atao da urzou Doue stag mod en hem zalc'h.
Habars knitât leac'h benhighet gand ar Meçzias,
D'ar bed ho da bep-tra holl he lavaras,
Beza holl war ho hevez he wor ho haked,
Evid ne vije ket gatho dihunet.
Dezho-tà he lavaras : teolhit spled,
C'hwi holl pere a zo ho vevo her bed,
Bezhit sioûlec ha n'a drouzhit ket,
Lhist Meçzias eun nebeûd c'hoas da goûsket.
N'han deus mui ken kalz amzer da rei deoc'h,
Soudenic en hem denho digheneoc'h;
Lhist-hêo-tà eur penhadic da chana,
Ha kên-na dui he-unan de zibuna.
An éhan a ra, zo telvondec deoc'h holl,
Koulz a ma zeo he hoanhiou hall holl,
Pere zo gwskoude a eun delhid hras,
Mes dalhezuçzoc'h an nebeûd heu deus c'hoas.
Ar penhad dister hên deus c'hoas da dremen,
Ho Salver gheneoc'h hac en ho kichan,
A dle poëza mui, e poûeçziou an amzer,
Heghed au holl gandvejou hep niver,
Tremenet hahaoûa deron ar bed,
Hac ar re a zo c'hoas da zonet :
Hæzen mintin dalc'hit età ho c'halan;
Ha dioûalhit ober trous hebed dezhan;
Bolziou tud vero, huanadhit goustad,
Ha da vonda re lakhit hevez mad;
Bolziou, reïer, mudhit mad ho c'hunan;
Hegleo d'az-lavaret pep-tra, ehan
Cedrenhou kaër, ha c'hwi hruskoajou bleûn,
Toalhit sioul ar c'hoez mad a bini oc'h leùn;
Da ghemend zo her hed he lavarhan :
Bezhit holl sioul ha sioûl bras breman;
Sioûl età pep-tra ha na zihunlit ket,
An den Doue-mâ pini' zo morgousket
Gabriel o veza berzet evel-ze pep-tra,
A dêu nêuse huan ha buan d'en hem denha,
Rac kevridiou hên doa c'hoas da ober,
Mont a ra dezho hep lavaret ken gher.
Hen eun nijaden ha zeo en hem gavet,
Her penn pelha eus an doûar hac eus ar bed,
Leac'h sioûlec hras, yên, distruch ha tênval,
Heno n'eus het biskoas dên nec haneval.

Hanavezet hebken gand seraphined,
Ne hall nemed gatho beza kavet,
Hano he-ma an hôr eus dalc'h an elez,
Da bere Doue heu deus roet an hevez,
Eus ar hed hac eus an holl groûadurien,
Hanvet hint Skiandchon, Eles mirèrien.
Eus an dalc'h-ze an hôr-dâl a zigoras,
Ha seraphin Gabriel a zighemeras,
Ha ker-bunn ive war he lerc'h serhet,
Gand lagad hobed ne hall beza guelet.
Treantet her volz dù-ze ba têuval,
Heb kèn sklerigen nemed he hini cal,
Atao haoûalac'h avid mad he vleina,
Hac bugale'- èen n'ho deus hezom ken tra.
Gabriel-tà, letern dezhan he-unan,
E kaloun an doûar a vale breman,
En he-raoc e ruil eur môr ar spountuçza,
A-bep-tû stheriou henhan o tiskarga
En eun nig seraphin zo en hem gavet
E c'hars an hôr dâl eus a eun hail porched,
Pini er guel anezhan a zigoras,
Evid ober dehan treanti eu ha heas.
Kerkend a ma zeo hano treantet,
Eur volz kaër divend meûrbed hen deus guelet:
E boûl an doûar, bolz en hem hastenha:
Bro kaër ha dudius deshan a ziskoûeze.
Eus ar volz kaër-ze, halan Doue hen deus graat,
An bear hac an heol gand pini eo sklerheat;
Eus an heol-ze an hæzen bac ar harvou,
O treanti gwazied an holl doûarou,
A ro dezho an domder hac ar vuhez,
A ra meuri pep seurd goumideghez.
D'an heol-ze misterius eo doûar dleoûrez,
Eus be fleûriou kaër e pep amzer nevez
Hén eo a ra meûri heost, an holl froueçziou,
Pere a welhomp e mare skub-delhiou;
An heol-ze kaër ha skedus morçze n'en hem gua,
Rei a ra atao eur sklerijen padus.
An holl vugale eus ar vrò heûrus-ze,
Elez, Skiandchou, a lenn urzou Doue,
Ar frealzidighez a zigaçz dezho,
Hel luzenhou en hem zao a ziouthe.
Jehova a gomz d'ar sperejon mad-ze
Evel ma ra her hed d'he holl vugale,
O lakât en hear dirac ho selhou,
Goude harué, ar c'henevedeuhon.

*Gabriel-tà harkuet,*
*Hen heol-ze-dianavezet,*

*Gand holl dud beo ar bed-man;*
*A c'halvas hen dro dezhan,*
*Kemend a toa heno o chom,*
*Hac a bere hen doa hezom.*
*An dremm hebqen eus a bep-unan,*
*A ro pep hanaoïdeghez dezhan.*

An dremm gourd eus a eun dorn hanezho,
A ra ker-buan dezhan hanaout henho,
Skandehou ar brezel hac ar maro;
Hi gand ho divreac'h melhec ha garo
A vlein pep tra holl betec ar maro,
Hervez hioul Doue hac hervez ho zèzo;
Ha nan evel me kred kalz a dud dall,
Never rouanez ha kalz a re-hell,
Pere a gred ho galhoud, ho hijignon,
An habee hac ar penn-kaos eus an holl draou.
Eun dremm leoûen ha c'hoêc a kalz a re-hall,
A ziskouez dezhan eus eur c'hostez-hall,
E zhint mirèrien an dud vertuzus,
Hac he klaskhont ho c'haçz d'ar vuhez heurus:
E gwiriones: p'en hem denn an dud leal,
Eus a drous ar bed-mâ 'vid koûna her bed-hall;

An elez-mâ mirèrien,
En hem zale'h en ho c'hichen,
Ho skôr d'ober prederen,
D'an éen a toughont peden.

Halıez en hem lakhont e kreiz kristenien,
En hem zestumet evid ober peden,
Ho prederia hen ıhs pe e leac'h hall
War gwal-eür ar bec'herien er bed-hall:
Hamâ war misteriou dazprenadurez:
Ha pa vez ena eus korf en hem denhet,
He toughont hanizi d'er gwir heurusded.
Eal Gabriel, o kaout neûze 'tâ en dro dezhan,
Holl skiandchon an doûar, elez mod ar bed-man,
En hem laka buan da ober he ghevridı,
Heb dale en hem ziskarg hanizhı.
Diou ena yaouank mezek hac habaf bras c'hoas,
Dudan dioûaskel Gebriel en hem lekeas,
Bleinet gand mirerien; evid he glevet freas,
O komz eus an doûar war bini ho mignon keas,
Ho mignon Jesus, a c'houzanve kalz poanhiou,
Evid pec'herien ha preua ho fec'hejou.
An eneou yaouank-mâ a veac'h ho doa guelet,
Ar vrô hac an douar eus a bini e komzet;
Rac eal ar maro habred dezho o drouc'has,
An neûden eus ho buhez hac her bêz ho lakeas:

Ra denar c'hoas evid mont dirac peûrbadus,
Mirerien an doûar ho zenhas d'ho dalc'h heûrus,
Da zeski heno epâd niver blaveçziou
Petra 'renker oher evid mont d'an êenvou;
Evid en hem gaout enn dervez gand ho zadon.
Meûret war an donar-ze kerkoulz hac ho memhou.

*K.* — Eus a bers-tà *Jehova*, Gabriel a ro urzou,
D'an holl Elez mirerien, ha d'an holl Skiendchou;
Lavarat a re dezho penaos e vo staghet,
Oc'h er groas er Meçzias Jesus Salver er bed.
Lavarat e re dezho petre dlehont de ober,
En babec-ze dizeür, vid Meçzias ha Salver;
Ar pez a laka' n'ezho de gweza a zaoûzan,
Kemand dre ho levenez evel dre ho foan.
Neuse-'n diou ene yaouank e bere eus komzet,
O vea ive ho-unan kalz ha kalz soûezet:
Hervez ho hoad e ziskouez, ho zaoûzan, ho hanken,
Hac evid-ze he komzhont, ho daonic evel-hen.
Ar c'henta e lavaras: daoust hac an Den-Doue-ze,
A bini er seraphin a goms dehomp er ghis-ze,
Daoust hac hèn a va Jesus pini hon eus guelet,
Pe hedhomp war en douar hac hen deus dehomp poket?
O! pegher bras karantez a ziskoueze dezhomp-ni!
Serha-'rea poul hor c'haloun stard hres oc'h ha hini,
Hac en eur boket dehomp, he zaëlou a rede,
Pere gand hor jodigou, buan n'hi a zizec'he.
An heil a gomzas neûse ha d'he vreûr e lavar,
Hia, n'eûs ket, hemezhan, war guemend-ze a var,
Hevelep Jesus eo, me gred klevet he vouez,
C'hoas d'an holl e lavaret evel d'hor mamon kez:
D'hor mamou en dro dehomp-nhi renket a kurunen,
M'hem'eus koùn mad, va breûric, he komze evel-hen:
En hem c'hrit-holl, hemezhan, hènvel oc'h bugale,
Pe ne zireçzhot biken rouantelez an êe
Neûse va breûric keas he zoa hor mignon bras
Hor breûr leûn a garantez; kredhomp he vezo c'hoas,
Hen deiz e zui en ènvon, nan hebkèn hor breûr mad,
Hoghen me gred he vezo evidhomp eur gwir dad.

*N.* Hamâ an daou ælik e zeù d'en hen vriata,
En eur skuilha daëlou gand levenez ar vraçza
Hac eal Gabriel a zigoras he ziou haskel-vras,
Evid mont da gaçz er c'helou da galz re-hall c'hoas.
Ne zale ket d'en hem gaout e braçzoc'h minic'hi,
An dalc'h ledan ha kaër-ze hen eun taol a zilez;
Hen eun nijaden en hem gav hermeas anizhi,
Hen eun dalc'h hirhoc'h, ledanhoc'h eghad henhez.
En eun taol, al loar, ar stered a dremen,

A-zioc'h an heol he c'hournig habars disken,
War neïn unan eus he demplou kaërha,
E-leac'h ma kavas Àdam hac Eva :
Hen dro dezho an holl batriarched,
Holl o c'hedal an heür evid guelet,
Ar Meçzias war menez Olived.

Ar goulou deiz ne doa ket c'hoas tarzet,
An doüar ne halhet ket c'hoas drèmwelet,
Ha daoust d'an holl bast eus ar batriarched,
Gheda an heol da zevel a zo c'hoas ret :
Evid guelet war Olived ar Meçzias,
Balvenhon heol a rank beza her meas.

Eatretand, eaï mirer an heol ha Gabriel,
A c'halvas Adam da zont d'ho c'hichen,
Evid lavaret dezhan gweï pe wel
An eur-vad ho devezho holl sonden,
Noüeançz an holl dud, ha holl lignez,
Da veza dre ar maro a Veçzias,
Lakeat holl souden hen ho heaz,
Ha salvat mar kerhont dre he vadelez.

# TREDE KAN.

*N.* D'an divez an heol en hem ziskoüez,
Dispaka a ra he valvenhou,
Gwenha'ra gatho blenchou ar gwez,
Deiz tarzet e weler meneçziou.
Jesus a zihun, sevel a ra,
Ar batriarched a bell her guel,
Haç en hem laka da lênva
Hac holl her benhighont gwel pe wel.
Adam en hem laka da gâna,
Ha diskoüez a ra he holl joa,
Eus ar blijadur dezhan a ra,
Guelet Meçzias e derou an deiz-mâ.

*Lavaret a ra eta war gân :*

*K.* O! the ar c'haerha dervez eus an holl deiziou kaër
Ra vizhi da wirviken meûlet e pep amzer;
Niver a sænd hac elez, a gâno dha zistro,
Bep blavez ha bep kanved ma c'harhuo dha dro.
Kelhiez a ma tiskenhi a nevez d'an doüar,
Ra vezhi gand Orion savet skedus hen hear,
Ha pa dremem neûze dirac trôn *Jehova*
Ra vo gand seraphined kanet an *Hozanha.*
Benhos deoc'h-hu, *Jehova*, dre m'ho c'heus teûrvezet,
Rei galhoud d'hon daoulagad da vea Meçzias guelet,
Ra vo ato benhighet an dervez heurus-mâ,
Pini'ra dehomp he welet en he stad hizelha.
Her guelet a rehomp haza evel eun den marvus,
Mes war ha dâl a woelhomp tra a zo doueüs,
Æzen mintin he-unan, kemend-ze a hene,
Hen he brusc'hoars a welhan demad evid eun Doua.

N. *Moüez hetus hor Mam ghenta,*
*Goude Adam a gân bremd,*
*Hac eveldhan ar Meçzias,*
*Evel-hen-tà e kânas :*

K. Heûrus ha mil gwech beûrus he zeo Salver Doue,
Ar vam he deus lakeat her bed a-c'hanot-the,
Kand mil gweeb eo heûruçzoc'h heghed na doûn-me bet,
Me pini eo Mam ghenta kemend den zo ber bed.
Niver va holl bugale a zo dreist pep niver,
Mes kablus hint ha marvus, dister en da ghever.
Tha ne c'heus nemed eur Map, va merc'h viau heurus,
Hoghen Map glân boll eo, hac ive peûrbadus.
Va daoulagad hezvean a glask c'hoas lors Eden,
Barados ham eus kolhet n'hell bea guelet gand den;
An dour bras eus on diluch ganthan hen deus treinet
Va barados doûarec koulz hac he holl ghened.
Bethleem hen dighemeras pa zeûas war an doûar,
Bezhit pelhoc'h e-vidhon Eden va holl gloar:
Bezbit pelhoc'h e-vidhon kavel gwir binigen,
Kraon, c'hwi pini a glevos he gheata weladen.
Gonde va fazi garo m'ham bije bet an eûr,
D'ho kenel e-leac'h Mari, ma n'hem bije nemeûr.
Daléet da vont gheneoc'h-hu dindan gwezen skiand,
Ha da c'houlen trugarez eus va fazi diskiand.
— M'hem bije poket deoc'h-bû o skuilha kalz daëlou,
Hac ham bije lavaret d'ham Barner, d'ham Aotrou:
Selhit oc'h hamâ, Barner, ar vuhez a dla din-me,
Torbit ho puanegbez, grhit trugarez dre-ze.

N. *Adam a hazkemerns*
*Evel-hen c'hoas e kânas:*

K. Doue, va daëlou a welas, ho bet hint niveret,
Gand on elez ho-unan, gand ar seraphiued;
Teston eo bet c'hoas ive, eus va daelou c'hoëro,
Kand milion a vugale roet ghenhen d'ar maro.
E kreiz chon peûrbadus m'hem'eus huanadet,
Da veza bet penn-habec a eur wall ker kaled,
An drugarez doûeus ne deveus ket galhet,
Peoc'hât haoûalc'h va c'halon kemend oa haukeniet.
C'hwi hepken, ô Meçzias! a hell rei dign ar peoc'h,
Grhit età gwir hanterour, ze mar plich ganeoc'h;
Spi ham'eus ha rehot din-me an drugarez vras-ze,
P'ho c'heus great dign an hini d'ho kaelet hirio-n dê.
Grbit ho c'hazeûlidighez ha peûre'hréahit hy buan,
M'hor bo gheneoc'h eun dervez pers holl her gwir ehan;
Va hrô eo iva hini e pini oc'h ganet,
Santelhait anizhi buan ha buan, me ho ped.
Santelhait hon doûar dre ho maro, ho kroas,
Ha dre ar poanhiou garo bo c'heus da c'houzaon c'hoas,
Ha gonde distrohit buan, d'an êen, d'ho paredos;
Heno avid ho meûli, pep-tra holl bo kortos.

*N. Jesus a selaou ho goulenhou,*
*Ha klevet a ra sklear ho mouleçziou;*
*Disken a ra gwskoude hastet,*
*Diwar ghern menez Olived,*
*He spered leûn a brederenhou,*
*Hen devoa great dirac he Aotrou.*

E traôn ar menez e weler eun taked palmez,
War ho begou hebken e skôd an dervez nevez:
O tremen dindan-ho, Jesus Raphael a welas,
Eal mirer Sand Jan hoa, ha d'he gaoud her galvas.
Dheus ganhên-ma ha bale hed va c'hostez,
Dwelus d'hau holl; me fell dign klevet ghenez,
Pelheac'h he-ma Jan ha petra heu deus great:
Dheus, ha niver dign he brederenhou mad.

*Ho niveri a ra en eur gâna.*

*K.* M'hem'eus ha haveçzeat epâd au nôz-mâ holl,
Hevel kenta ha braçza eus tud dilenhet-holl,
Kalz hareou mad ha santel ham'eua dezhan roet,
Kredi a rea da welat daoust a ma zoa kousket.
He vuzelhou a daola brusc'hoarzou ar c'hoanta,
Koantoc'h heghet na deo skôd kaër ar bleun kaërha
A ro an nevez-amzer pa zistro war he ghis
Da ghinkla pried nevez hen he houl ha divis.
Gwech-hall me ham'eus guelet tad Adam hac Eva,
Hel hors kaër a Eden, o c'hober kousk kenta,
Mes daoust d'ho holl gaërenthez n'hoant ket kaër c'hoae,
Evel ma zeo dha ziskib, Jan dha vignoun keas.
He-mâ bremâ her bolziou e-c'hars eun den dalc'het,
Gand Satau en ha laçzou skrijus bras da walet,
Rac ha lieçziou zo heüzus hac ha fudadenhou,
A spount zo-ken ar prénved eu hem guz her boçziou.
Daëlou au truezuçza a red war divoc'h Jan,
Hac he galounic tener en ha greis a hazrân;
Pedi kalz a ra heno hirvoudi ha krena,
Hast età buan ha buan, a-c'hano d'hen tenha.
Meçzias a zavas neûze ha zaoulagad d'an êe,
War-zu he Dad peûrbadus ha dezhan ha lavar:
Tenhit, va Zad benhighet, eus va c'horf, va ene,
Ha dre-ze grhit ar peoc'h eus êen gaud au douar.

*N.* Eur goumoulhen skedus ar gomz-za a zavas,
Bete-n-Tad peûrbadus, dirazhan he lakeas;
Ha Jesus a dosta oc'h ar bolziou leiz, heûzus,
Kuzet e gherhec kel leiz, ker yen ha ker spontus.
Oc'h daoulagad ar beacher pini a dremen,
An hôr-dâl eus ar bolziou-ze a zo kuzet krên,
Gand bruskoad ha bodenhoe a bep seurd keûnaûjou,
Pere a gûz oc'h al lagad, digor ar bolziou.

Eur skeûden a zeis hebkên hac eus an disterha,
Evel ar baduçza ; al leac'h dû-ze a leûcha ;
Fulen heol avechou a hell treantı henbâ,
Mes ne hall morçza nac he sklerhât nac ho doma.
Al leac'h kânvaoûus-ze hen doa Satan kemeret,
Evid brea *Samha* en he gorf, en he spered ;
Ha zaou vap hac he c'hrec ho devoa en hem hastet,
Da zont d'ha welet gand hioul lakât en he spered
Eun dra benhac a beoc'h hac a frealzidighes.
*Benoni* ar yaoûanka eus a vugale ghæz,
Heb anaout nac ar piril nac haoun hebed c'hoas,
En eur red krenn, e divreac'h ho dad en hem daolas,
Pini da ghenta a ra dezhan dighemer mad ;
Oc'h poul he galoun her staed gand lid braa hac hanad,
Mes a greiz ma hedo tad *Samha* a gur-welha
Ar bughel o c'hoarı, o c'hoarzin hounthan muia,
Eur frouden kounharus deuet dezhan a bers Satan,
Her laka a kounhar waçzoc'h eghed eur bleis klân ;
Gand strounç e taol he vughel oc'h kreac'h ar volz vean,
Brevi a ra a gorfic : da vava a c'hean ! !
He hempenn evel glao, a gwezas war an doûar,
Hac he ene dinam ha glân a nijas hen hear.
Habaoûe an deiz dizeûr-ze *Samha* ne gwita,
Bêz he vap *Benoni*, hounthan en hem staga a ra
Hac her penbadou habaster a lez Satan ganthâ
Ne chan da huanada, da lênva.
E-pâd unan eus ar penhadon habaster-ze,
E c'harhuas her volz Meçzias, Jesus Map Doua ;
*Joël*, map hena *Samha*, kerkent a m'her guelas,
Gand eun liêr eus ar braçza d'he gaoud a ziredas,
Hac hoûthan evid he dad a c'houlen trugarez ;
Dha dad o lavar : bezhit kalounec va zad kæz,
Rac an him a zo deûet bremâ d'hor guelet,
Eo Jesus Nazareth, diouganer an diouganed.
D'an hano kaër-ze eus a Jesus a Nazareth,
Satan a ludu-r re varo en hem gûz kounharet,
Gand ar spound hac an drubuil, ho deus he ghemeret,
Ne hoar ket mui pelhoc'h pe leac'h mont d'en hem guzet.

Spountet gand hano Jesus,
Satan en hem deon a gûz ;
Evel-za, an diskiand,
O nac'h evel m'hen dens c'hoand,
E va eun Doue, kroûer pep-tra ;
Pa ve-n ên hen ha gaërha ;
A grên-holl hac en hem gûz
Pa vez amser harneûs :
Dirac ar stourm ha kurunou
Na gred dighari ghenou.

Deñet en eun taol henhan he-unan
Satan, mezek eus he grêovan,
Konnharetoc'h heghed biskoas,
War he hreis a navez en hem daolas;
Kreghi-'ra henhan, hen difreta-'ra,
Kemend ha kemend ma venn her hrêva:
*Samha* en hem ruil kalz war an doüar,
Satan haliez her sao en hear,
Her steki a ra rust oc'h ar veïn,
Bravi a ra dezhan penn ha kein,
Heh gwskoude her pistiga
Na lamet he vuhez digauthâ.

*Samha*, digand he henebour a c'houlen trugaré,
Avechou a teu d'en hem herbedi stard oc'h he Zoue;
Satan a c'halv ar folhentez, dont a ra heh dale,
Evid lakât e penn *Samha* sorc'henhou dizoare;
Evel eur c'hâz goüez hemolc'het gand ar gwiner,
He pignas huan ha huan d'an huelha eus ar reier,
Mont a ra da greïs ar volz kelc'hec hac heno e pegas,
Ker koulz a ma rafe eun tam peg pe eun tam pri râs.

Satan da-ze en dougas,
Evid rei da welet da Veçzias,
Eus a c'halhoud her stautilhon,
Hac ar gaçzoum eus he galon.
Laoüen da vea roet eur seûrd kentel,
Ne fell dezhan mui he ghenderc'hel,
Stag oc'h an nein evel ma hedo:
Hoa e mare da gwea a-c'hano,
Hac o tont evel-ze da gweza,
Dont war ar beçziou d'an hem flastra.

Jesus neûse a selhas hounthan a druez,
Ha *Samha* a goll ker huan he folhentez:
Ha ker huan e teû dezhan he holl skiand-vad;
He spered koulz hac he zremm a zeû da sklerhât;
Krenn kalz a ra, kalz spound hac haoûn hen deus c'hoas,
Ha gand kalz daëlou laouen he zremm a walc'has,
Guelet a ra neûse sklear hac heh mâr hebed,
He zoa gand diouganer douëus difenhet.

K. Ar fur haliez soüezet, ens a walhon an dên,
A venn kredi avechou, pennos n'eus netra kên,
Da c'hedal evid cur gour, goude ha dremenvan;
Haoûn hen deus na ve rambre, kemend-zo her vuhez-man.
Disfiçzianç, gwevadurez a grog neûzé hen ene,
Rac spound he deus rac netra, ar verc'h-zo eus an êe,
Mes pa deû'r spi d'he harpa gand he hrusc'hoars êenvua,
En hem gred neûze souden, eun ene peûrbadus.

Pa dosta d'a vuzelhou, hanaf prederenhou,
E pere Doue d'an ene a ro an hioulou,
Da veva da virviken en he roüantelez,
Neûze en hem gav karghet a frealzidighez.
Ar mâr en hem dec'h neûse hac a lez levenez,
Her galoun hac er spered, e-leac'h tristidighez,
Ha neûse-'r fur dizahoûnet a gred peûrbadelez,
War goms he Grouer he c'hean ha war he drugarez.
Karghet neûse a fiziançz, a feiz, a garantez,
Ar gwir fur n hen deus mui an disterha hênkres,
Kredi a ra ha gortos, peûrbadelez heurus,
Pini a gred heb guelet, her bed-mâ hankenius.
Kemend-ze oc'h he skiand kuzet mad her bed-man,
A gred a welo sklear goude he dremenvan,
Ar pez a deû dhe sevel, d'he nevezi c'hoas,
Evel ar paour keas *Samha* pa glevaa Mesçzias.

*N.* *Samha* ato oc'h he volz speghet,
En hem gav nevezet o klevet,
Meçzias da Satan o lavaret,
The pini dirazhon-me a gret,
Drasta an den-mâ evel ma rhez,
Lavar din-me a be leac'h e teûhez,
Ha perac houdhe ker kounharet,
Da vrea tud gheuên-me ker karet?

*Satan neûze a lavar:*
*Me a zo roue an douar,*
*Penn sperejou galhoudus,*
*Ha da bep-tra holl trec'hus.*

Ma eo a ra dezho ober kalz labouriou,
Kaërhoc'h heghed a ra an elez hen êenvon,
Pere a dramen amzer ho feûrbadelez,
E gwerçziou vean a nebeûd a daloudeghez.
Dha ziskoüezidighez e-bars her bec douar-mâ,
He deus dihunet en ifern kri ar braçza,
Ha deût hoûn va-unan dha koüelet, dha klevet,
Ar pez-zo evidhot kalz re a lore'hed.
Holl serchanted an êen, ho deus bet lavaret,
E zhout deûet war an doûar da savetei ar bed,
The pini gwskoude a zo eun den marvua,
Koulz a pep-tra hall-holl war an doûar a hûz,
Kemend-zo bet hen dha raoc, a zo holl maro,
Ha the a varvo ive souden eveld'ho;
Kemend a dui hen dha c'houde
Hac eveldhot, a vezo va loden-me.
Bramâ, p'ham'eus bet al levenez d'ha koüelet,
Ha goude beza dhit va galhoud diskouezet,

Me zistroïo d'an ifern joaïus ha laoüen,
O c'hortos dont dha kerc'hat souden d'ham c'hichen.
 Ar pez a c'heus guelet ne deus ket c'hoas nemeûr,
A ziskoüez an dighemer a rhau d'ha preûdeùr
Ha d'han holl dud pere a c'halvez her ghis-ze,
Petra benhac ma zhout disterha anezhe.
 Al ludu, an heskern a zo hamâ berniet,
A rho dhit ha d'an holl skiear haoüalac'h da welet,
Peghemend ha peghet he zhint bet peûrbadus;
Eus a *Samha* ar c'hri hac ar yudou heûzus,
A ziskoüez dhit ive gand pe seurd madelez,
Ho dighemerhan pa zeûhont d'ham roüantelez.
 Dis-me hint holl gwskoude, me eo ho ferc'hen,
Hac holl ho c'haout a rankhan, en deis hem c'hichen;
C'hoand ham boa dha koüelet ha dha welet hem'eus,
War ghemend-ze me zistro d'ham ifern heb keûs,
Ha gand seûl va zroad, o fistrei, me a skoin,
Ar môr hac an douar ha kemend zo henho,
 Da zistru e natra, holl me ho lakaïo,
Guel a tha alho gouda, hazoher anezho:
Ha goüez ervad mar deuhes a benn eus an draze,
Me zuio war va c'bis dho freza a neve.
 Va rann, va impalaërded eo ar bed-man,
Gand he holl dud ha kemend tra holl a zo henhan.
Gra età mar ghelhes, kand ha mil hac oc'hpenn,
Anezho holl pa ghirign, me a deniö a-benn.
 *Satan*, o veza-ze lavaret a zistroas,
Kounharet war-zû *Samha*, henhan he krogas,
Hen-avis hen treina war he lerc'h dan hisfound;
*Samha* a daol neûse kri skrijus hen he spound
Ha war-zu Jesus, he zivreac'h a hastenhas,
He c'hraçz hac he skòr diganthan a c'houlenhas.
 N'er gress ket hezvean, rac galhoud doüeus Meçzias,
Gand eur sell heqkèn dioc'h he volz hen distagas,
Eus a skilfou Satan heb poan hen difraunas,
Hac a c'hars he dreid goustadic hen diskenhas.

*Satan* neûse en hem laka,
Hen eur gounhar eus ar waçza,
O welet a Meçzias treac'h-pâr;
Hac o vea a ker bras kounhar,
E c'hankounac'ha, o tec'het,
Da zifreza-r môr hac ar bed,
Evel m'hen davoa lavaret.

*K.* Neûse *Samha* daoülinet e poultren ar beçzinu,
Da zaoülin Jesus ive, a roas kalz a hokou,
He zivrec'higou skoulmet stard oc'h daoülin Jesus,
Her ped da veza atò, dezhan trugarezus.

Peûrc'hrit età, hemezhan, va Jesus, ho labour,
C'hwi pinl eus han holl dud, zo ar santelha goûr,
Lhist e-c'hanon-me bremâ d'ho c'heûlha e pep leac'h
Evid heza heberc'het e skeûden ho tivreac'h.
Me fell dign ho c'hazeûli hac ho kéela pelhoc'h,
Hec heu nos hac hen deiz, me fell dign beza deoc'h:
Kemend-ze a zo leal, va mignoun benhighet,
Goude m'ho c'heus her vuhez ker marzus dign roet.
Jesus a lavar dezhan : me ro va benhos d'hit,
N'helhi ket c'hoas va heûlio, me ya pell diouzhit;
Bev hervez lezen Doue ha kred stard henhon-me,
Hac hen dervez the vezo hirhadus ganhé-me.
Chom età c'hoas ve *Samha* gand grec ha hugale,
Ha dre dhe skoüer desk dezho hend roüantelez' de:
Dre heno the-'n hem viro dioc'h pec'hed ha Satan,
Hec heh mâr en hem gavi, hem rouantelez glan.
Neûze hehken e c'helhi hervez me c'hioulez,
Beza etao ghenhen-me epâd peûrhadelez,
Ve c'héela va hazeûli etao he da viken,
Heb haoün da veza morçze lamhet eus ve c'hichen.
Mes o c'hortos an deiz-ze, d'heus hamâ bahez,
De brederi her maro hazezet war eur bêz,
Dha saoulagad digoret neûse dre spi ha ghed,
A welo sklear ar c'huçziou eus va Zad benighet.

*N.* Evel-ze eo e komzas Meçzias,
Evid lakât *Samha* en he heas.
*Joël* o veza klevet kemend-ze,
Buan de gaout Jan a redas,
D'her pedi, mar pliche ganthan,
Ha gaçz d'he Vestr ha dirazhan.
Ar pez o reas en diskib mad,
E c'hers treid Jesus oc'h he lakât;
*Joël* neûse eus he galon c'hlân,
A denn ar beden-mâ dezhân:

*K.* Diouganer bras, hemezhan, the a-c'heus difenhet,
Oc'h va Zad mont da heulia : ha dre-zo he c'heus gret,
Din-me ar memes difen heb dont d'he lavaret,
Mes d'heûs da chom ganchomp-nhi, d'heûs ha n'hon rec'he ket.
Dheûs da chom da dy *Samha* hac e rhi plijadur,
Dhe bried kær bete vremâ hankenet dizeur,
Rec o tond da zaskori dizhi he fried *Samha*,
He c'hestenhez he buhez, he rhez dhei kalz joa.
Dheûs-tâ ganchomp da choma, na pezo ket a geûs,
Va mem e roio didhe er pêz gwelle he deûs,
Lakât e rai e gostez evidhot pep gwelha,
Hâc heûrus en hem gavo d'he kouska, d'he maga.

Leas ar welha hon dènvel a rot dhit da eva,
Mél c'hoèka hor c'hestenhou a hellit da zuna,
Ha me a tèl da gutuil evidhot d'hor gwergez,
Ar c'haèrha hac ar gwelha eus a froüeziou hor gouez.
Va mam evid dha wiska hac ober dhit dilhad,
A douzo-r gwellin dànvad a beùro hen hor prad;
Ha war an habaidaëz me a ielo ghéoher,
Da rufla an bèar gwelha, dindan hor boden gouez
Ar goñez zè zo bet sanket gand va zad kær *Samha*,
An dervez m'hoña bet ganet ha deuet war ar bed-má;
Heno dudhe me gano benhos ha meùlùdi,
Da veza roèt a nevez hon tadic keas dehomp ahu.

*N.* Neuze war-zu ar bez,
Eus he *Venoni* kæz,
He ziou vreac'h a bastenhas
Hac he lavaras c'hoas:

*K.* Kén-a-vo-tà, *Benoni*, boghel-mad, kén-a-vo,
Ret mad eo digo dha lezel dindan mean ha kolo,
Alhas! dha zivrec'hugou pere ham dihune
Gwech-hall dioc'h ar mintiniou ne rahint mui an dra ze.
The ne dui ken ghenhéa-me, pelhoc'h da gherc'hat dour,
Evid doura ar fleùriou, gand an heol dizec'het;
O Jesus! lavar diu-me, the gwir Doue ha gwir goàr,
Hac hen a zo da viken *Benoni* douaret?

*N.* Evid lavar Meçzias,
Warnezhan a daolas,
Eur sell trugarezus,
Gand eur brusc'hoars joaius.
Da Jan he roas urzou,
Da zizec'ha he zaelou,
D'an dèn yaouank dinamet;
Goude he ra eur gaihed,
Evid treanti doùnlue'h,
Ha pedi kalz lurhoc'h,
E bolz ar re varo,
Ha prederi c'hoas heno.

An habec-ze eus he bedenhou,
Hoa an niver eus hor pec'hejou;
Prederi a ra war an holl bec'hejou,
Ho d'heùs great, a rea, hac a raje c'hoas,
Lignez Adam: ze a ra redet he zaëlou,
Hac he huanadou: he hanken a greskas.

*Eun eal eus an tenvou*,
*A niver he zaelou*.

*Eloha* kenta seraphin a ziskenhas,
Eus an éen war an douar o dòr ar bolziou

Ha goude bea nveret ha zaelon bras,
He hankeniou, e tistroas gatho d'an ëenvou.
E-pad an arwest hon eus guelet ha klavet,
An ebestel-hall en hem gav kalz nec'het,
N houzhont petra koûnia a zalé Meçzias,
Na perac epad keid-hall ho dilezas.
Ha zoüezet bras ho talego kemend,
Da zont mintin d'ho c'haoud, evel diaghend,
E klaskhont anezhan a gleiz hac a zeou,
Hen drô dar gherhec koulz hac hen tûnïemou.

---

# PEVARE KAN.

N. Habaoué diou pe deïr heür, diskibien holl Meçzias,
Souezet dre na deüe ket d'ho c'haout ho mestr keas;
O welet ho talée keid da rei eus he ghelou,
Ho doa en hem zestumet e treid ar meneçziou.
Unan hebken a-nezho ne zoughe kên ar merkou,
Eus he c'halvidighez huel a ziskib dhe Aotrou;
Ar re-hall-holl dinam ha glân, ne hanavezhont ket
An holl roidigheçziou kaër a ïoa henho kuzet.
Mes Doue evel ma mahint, mad ha sklear ho hanavez,
Krouet hen doa anezho 'vid gloar he beürbadelez;
Great hen doa evitho, kend ho digaçz war an douar,
Pep a skabel haour evid hazeza en he c'hloar.
Eun dervez gwskoude, unan eus ar skabelhou-ze,
A zeû da goll he sked ha da zua kalz goudo!
Neüze *Eloha* a grias gand eur voüez skiltr ha spountua:
Kolhet hen deus an dizeur skabel e toüez' re heürus!!
Eun hall gwel eghed-han a duio benhi da hazeza!!!
An ebestel eta en hem zestumet,
A glask dre holl ar Meçzias war Olived;
Furcha a rehont kalz eus an traon da greac'h,
Ha dre n'her c'havhont, e kresk ato ho neac'h.

*Elez-mad an ebestel zo deüet,*
*War ho lerc'h da venez Olived.*

An elez divelus, a harnode,
Mont warlerc'h en ebestel ive,
Pa zigwezas en ho zouez-holl,
Seraphin diskenhet eus an héol.
Unan hoa eus ar pevar Skiand bras,
Pere gand *Uriel*-vras, a viskoas,
A reis keflusk al loar, heol ha stered
Eus an hoabl : *Selta* hoa hanvet.
Va mignouned, hemezhan d'an elez,
A-ne deo ket hemâ eo ar menez,
War bini e c'houzaon ar Meçzias,
Kalz a boanhiou c'hoèro ha greçzias?

An holl dadou koz, ar batriarched,
War-zû henhan ho deus va digaçzet,
Allas! en heol hen deus houtho kuzet,
An dachen gand ho Salver santelhêt.
Kaër hen devoa *Uriel* lezel de gweza,
Diounthon sklerigen eus er gaërha
Ne sklerhea nemed eur beg doüar-hall,
Ha ne rea ket d'ho c'holouoou tridal.
Rac an Dêu-Doue ne gherze kêt heno,
Warzû aoter dazpreñadurez c'hoëro,
Diskoüezhit digu-età va mignouned,
Al leac'h e pini he c'hell hen guelet.
M e zastumo he gomzou, he zaëlou,
He huanadou; m'ho c'haçzho d'an tadou,
Pere na helhont mui he zremwelet,
Eus minih heol e pini hint dalc'het.

*Orion, eol mirer sand Pêr,*
*A ghemer neüse ar gher,*
*Hac e lavaras dezhan e ber-gomzou.*
*Sell duhont war-zû ar bolzou,*
*Hac her gueli skleor hankenet ha daoülinet,*
*O pedi, o c'hazeüli he Dad benhighet.*

*N.* Selhet ha guelet a ra Map an Tad peûrbadus,
Hac er guel anezhan her gra meûrbed souezus;
Chom a ra her ghis-zo pell-amzer en he saouzan,
Hac o veza d'an divez dedet heuhan he-hunan;
Oc'h en elez he tistro, gand eur brusc'hoars a vreûr,
Ha digatho he c'houlen heb dale nemeûr,
Piou hoa-'n dud a wele e traon-'r menez o vale,
Ankeniet ha nec'het bras hervez pep doare.
Ho dremm, hemezhan, o ziskoüez hanken ar braçza,
E-pâd ma tiskoüezhout e Doue, eur spi ar c'haërha:
Evel-ze nep a skuil daelon war marn ho zud,
Daoust ma zhint haukemet ha ma skuilhont-daelou pud,
A dle hazeüli Doue hac e pep-tra en hem rei
D'an urz eus he drugarez hac e pep-tra he veûli.

*Orion neüse gand eur jon vras,*
*Evel-hen dezhan a lavaras,*
*Meuleudiou sand Pêr eo a reas,*
*Hac her ghis-md eo ho c'hânas.*

*K.* Va breûr *Seha*, hemezhan, trugareka Doue,
Da veza da zigaçzet da welet an dud-ze,
Rac guelet a rhez henho an daouzec abostol,
Karghet da vont da brezek ar gwir feiz d'ar bed-holl.
Gand dazprener Meçzias ho zhint bet holl galvet,
Da veza en he ghichen, he vraçza mignoüned,
Ha dehomp-nhi, hen deus roet er garg d'ho hevesçzât.

Evid eta ho miret ho heûlhomp holl timad.
Nhi a wel, nhi a gleo er Meçzias Doûeus,
O kelen he ebestel, he ziskibien heûrus;
O! gand pebez madelez, he ra dezho kentel,
Evid, dre draoa an douar, dont hen êen dho sevel.
O! ma c'halfhez, *Selia*, guelet e pe seurd hiez,
E teà Meçzias da skolia he holl diskibieo ghez,
The en hem gafe heurus, dha galon a dridfe,
Eus a stum an ebestel, cua a zoare Map Doue.
Hên zo hetus ho c'hlevet an ebestel gheiz-ze,
Pa gomshont eus dazprener, ho mestr hac ho roue;
Oc'hpen eur veach ar gheis, ho deus great dign keûzia,
Dre na doûn bughel Adam ha ganet her bed-mâ.
Bia, ma c'halle ve ene, evel him Jesus,
Kemeret korf douarec, m-'en hem gredfe heurus;
M'helfe neûse diana, mervel evid va Doue,
Ha ghenez-the, *Selia*, beza doughet d'an ée.

N. *E-pad ma komze,*
*Orion er ghis-ze,*
Selia *sebezet*
*Oll, o hioa chomet*
*Hac o veza dizaoûzanet*
*En hem laka da lavaret:*

*K.* Oh! me en hem gav heurus da veza ho guelet,
Ar gheiz-ze a ebestel, gand elez hioulet!
Oh! bi-zo e gwirionez din da vea hioulet!
Rac ma zhint gand Meçzias evel breûdeûr karet.
Dont a rato an dervez m'ho guelhor ho daouzec,
E-c'hars he drôn hazezet war skabelhou haoûrec,
Ha great holl barnerien, evid barna ganthan,
Kemend ho devo bevet war ar bec douar-man.
A-bel-zo m'hem'eus lenhet, ho hanvou skrivet mad,
War al levr kaer a vuhez, dre zourn Done an Tad;
Rohit eta din-me breuâ, c'hwi, va breûdeûr elez,
A bep-unan anezho, eur gwir hanaoudeghez.
Livirhit dign da ghenta, petra eo an hini,
A bun na daoulagad nehânhont fulenhi,
Hac a c'houlen haulennus digand re hen tosta,
Habec dale he viguon a zeû d'hen hankenia?
*Orion* a lavar dezhan hac her c'helen hamâ;
*Simon-Pèr* eo hemezhan, eus an holl ar c'henta,
Me a ra gward warnezhan, a ze houn bet karghet
Hac ato oc'h her guelet me a chom souezet.
En ho glichen he vezhan, pa zelaou saouzanet
Ar c'hentelhiou doueus eus he vestr beuhighet:
Her guelet a rhan ive o prederia goude,
War ar pez a gleo ganthan war misteriou an ée.
Evid galboud her prisa hervez he zelhezou,

E-renkfet evel d'hon-me lenn he brederenhou,
He gand-ze holl, e nac'ho teïr gwech ar Meçzias,
Jesus ben deus lavaret kemend-ze, va hreûr kcas!
  Lavar dizeür, va mignon, Simon, va breûric Pêr,
The c'heus klevet gwskoude n'eus ket pell ar seürd gher:
The a lavaras neûse ne vichez birviken,
Kablus a eur seürd torfed, toñet a rejoz oc'h penn!!
  Jesus varnbot a daolas, eur sell truezus bras,
Mes eur sell trugarezus daoust m'hen hazlavaras;
Dha hec'hed età, Simon, ne deo ket douetus,
Heh mâr hebed the nac'ho, Map an Tad Peûrbadus!!!
  Piou a helho-tà goude derc'hel heb fazia
Pa zeo eun den eveldhot a hell dont da gweza?
Mes piou a helho ive disfiziout a Zoue,
Pa goûn he ra trugarez enoc pec'hed didhe?

*N. O welet an hanken bras eus a Orion,*
*Seha a glask frealzi he galon,*
*Hac evid ze dezhan e lavaras:*

*K.* Mar deo ret dezhan koñeza, an dên-ze ker santel,
Ne vezo ket, *Orion*, pell heb en hem zevel,
Hac en hem sevel c'hoas skeduçzoc'h eghed kend;
Evel-ze e-viskoas hac atau e reï sænd.

*N. Lavar din-me bremd,*
*Piou eo c'hoas an den-md,*
*A deü d'he gaoud hankeniet,*
*Gand eun ear kalz nec'het?*

*K.* An den-ze ken hankeniet, eo Andre, hreûr Sand Pêr,
A lavar da *Seha*, *Salpha* he eal mirer,
Ha da Sand Jan-Vadezour, hoa diskib da ghenta;
Mes da Jesus Nazareth, eo er mignon bremâ.
  Eur gheric an disterha, her staghas oc'h Jesus,
A bremâ d'hen distaga, mil ne vhent ket trec'hus,
Hastet eo da reï buher, ma ve ret an dra-ze,
He holl c'hoad, he holl danvez, khemend hen dheûs ive.

*N. An eal Libaniel a ziskouezas*
*Goude, eun trede abostol c'hoas,*
*Pini a dostea oc'h an daou vreür.*

*K.* Sell, hemezhan, *Seha*, sell Philip o redet
Eun hast bras hen deus ive, kelou benhac klevet,
Eus he Vestr, ar Meçzias, rac nec'het eo ive
Dre ma chom keid dioutho, reir he kav ho tale.
  Sell-med oc'h an dremm kaër-ze, piui zo doñeus,
Daoust ma zeo bras he hanken eus a zale Jesus,
He galon leûn a orged hac he spered peoc'hus,
Ne c'houlen nemed heûlia an hroul a heûrhadus.
  He zromm hebken a helfe gounit kaloun an holl,
He gwskoude eo ive hezlavarus dreist holl,

Doue hen deus dezhan roet, eun tèhod eus ar gwelha,
Ha netra oc'h he gomzon, ne halfe pell harza.
Komzou ar re hetuçza, zo war he vuzelhou,
Gherion ar frealzuçza a red eus he c'henou,
Ker puil evel ar glizou a gwez bep mintinvez,
Ken hetus a c'hoez bleûniou war an habardaëz.

N. *Hac henhond bras, he-me c'hoas* Selia,
*Ker sioûlek duhond o valea,*
*E dicheolen ar cedrenhou?*

*K.* He eal mirer a lavar : Jakes eo, hemezhan,
Ha map da Zebedea, neus dên gwel eghedhan.
Komend a glask e vremâ eo beza bras en êe,
Da zeiz ar varn diveza pa vo gread gand Doue.
Ne glask nemed kemend-ze ha netra ne c'houlee,
O vont da heûl Meçzias, nemed bea braçza dên,
E rouantelez êenvou, vid-ze a ra pep-tra
Hac he fell dezhan bremâ tremen da vianha.
He zèzo a zo ker heo, he hioul ker birvidik,
Ma koûn ato hen dra-ze, d'ar beo ha d'ar marv-mik;
Dre-za digand Paûrbadus ar c'hrad-vad hen deus bet,
Da vea eus an ebestel, kenta merzeriet

N. *Eal mirer* Simon Kananên,
*A lavaras goude evel-hen*

*K.* Mignon *Selia*, a lavar, goude eal *Mejidon*,
Taol bremâ da zaoulagad war nep a sell houzhon;
Sell duhound oc'h eun dên yaouank hazezet war aur mean;
An dên-mad-ze zo hanved *Simon ar C'hananean.*
Da ghenta hoa paotr-deaved e traôaien gaër Saron,
Pa dremenas dre heno, Jesus he wir mignon,
Pini da zant d'ha heûlia, a c'hilvas hanezhan,
Hac habaoûe an deiz-ze, he chom ato ganthan.
Netra ne halho biken he zistrei diec'h Meçzias,
Kredi a re heb gouzout penaos he zeo Doue,
Gouzaon a rafe kentoc'h pep seurd poanluou griçzias,
Mil maro a c'houzanfe, 'vid ar wirionez-ze.

N. *Adoram, eal mirer Jakes Alphée,*
*A ghemeras ar goms goude-ze.*

*K.* An hini a zeù bremâ warzu-'n ebestel-hall,
Eo Jakes, map Alphea, *Selia* va mignon eal,
He zremm rust, he stum garo, a ro sklear da welet,
He zeo eun dên a vertus, eun dên kalz sioûlec.
D'an amzerion da zonet ne roi ket he c'henou,
Niver kalenhadurez na kalz a ghentelhiou,
Mes ha vuhez vad ha skoûerius gand an holl a leze,
Skoûeriou mad an huelha a ghemend vertuz-ze
Gand an dud hên a helho beza hankounec'heat,
Hen hankounec'ha gatho he c'hell beza lakeat,

Mes hen éen, Doue evithan, a zalc'h kurunenhou,
Kaërhoc'h kalz ha skeduçzoc'h eghed an holl haourou.

N. *Eal mirer Sand Vaze,*
*A gomzas goude-ze.*

K. D'ham zro me ya bremâ, va mignon *Selia*,
Da gomz dhit a Zand Vaze, dên a skiand ar c'haërha,
Savet her binvidighez hen orged haoûr, arc'hand,
Eur sell eus ar Mesçzias her greas souden eur Sand.
Her stad-ze an dizeurha, evid silvidighez,
N'halhe aemed en hem goll hac heb mâr ar paour kæz;
Mes eur gher a Veçzias a deû d'her savetât,
Ha war he goms he kwita, he sinvez, he holl-vad.
Evel an dud galhoudec, harosded bras ar bed,
Pa vez gand henebourien ho brô gwal ghemeret,
A gwita al laoskentez evid mont d'ar brezel,
Maze pep-tra a zilez pa zeû Doue d'her ghervel.
E kemend-ze gwskoude, Maze ne glasko ket,
Ar c'hloar gwan eus ar bed-ma, mes brezelha pec'hed;
Kalz brezelhou hen devo, mes trenc'h he vo ato,
Hac ho c'houmidou henho, Doue holl ho nivero.

N. *Eal mad an diskib Lebée,*
*A herhu bremd ive,*
*Unan eus an ebestel,*
*Guelhomp-ta ive he ghentel.*

K. Va dên yaouank, hemezhan, daoust d'he zremm droughvet,
Daoust m'hen devéûs muzelhou sioulek ha serhet,
Gand ze hen deus eun ena tener, karantezus,
Tenerhoc'h, karantezuçzoc'h eghed elez heûrus.
Pa roas din-me Peùrbadus, urs da vont d'he c'herc'het,
D'al leac'h m'ha c'houzhot ho mâ an holl eneon great,
E pini e c'hortozhont, deiz da zisken her bed,
Evid gand korfou marvus, beza unvaniet.
En eur goumoulhen peoc'hus me gavas anizhi,
A-be leac'h, hi a gleve hor c'hlemou hac hor c'hri;
Ha guelet a rea ive hon holl huanadou,
War dud ar bed pa gheûzhemp, ha war ho dizurc'hou.
Hon truhez koalz hac hor c'hlemou, kalz ho zenherheas,
Ha kalz c'hoas a druhez henhi a lakeas,
Pére holl he dheûs dalc'het bete-'n heur a vremâ,
Ar pez a ra anizhi, ena an tenerha.
Fisiout a rhis anizhi, war eun hæzen-vintin,
Gand pini ha hoñe doughet beté gwele Alin,
Pini a ïoa e poan eus va faour keas *Leber*,
Hac henhan e treantas gand morc'hed heb-dale. (*)

(*) Daoust d'an doare-ma d'en hem zaklena eus ar gwerçzer, n'eo ghed gand an Ilis Katolik e laka Doue ene her c'horf nebêud deizhou goude ma vez great, ha dre se rei krean ar vadigezhed evid beza salvet.

Hezvean me ham'eus klasket, pelhât dioc'h he gavel,
Ar poanhiou, an hankenion ha c'hoas pep gwal-avel,
N'ham'ens ket galhet mirat, na deo bet kalz rec'hus;
Ar hughel hen deus lêavet, mui eghed pep marvus.
Bugaleach ha yaouaaktis, o leac'h roi lavenez,
Ne lakehant en he galon nemed tristidighez,
Didruhez hounthan he-nnan, kalet oc'h he boanhiou,
War hankenion he hentez he skuilhe kalz daêlou.
Hirio diskib Mesçias eo kalz teneroc'h c'hoas,
Ker bras eo he garantez evid he vestr koas;
Haoûn bras ham'eus, *Selia*, na deûfe da ranha,
He galon en he graiz gand paçziou Meçzia.
Dont a ra warzn hamâ en eur glask he Jesua,
He saoulagad-zo beûzet hen he zaelou nec'hus,
He beûltrio a zo c'hoëzet, kemend he zeo nec'het,
En hem denhomp a-c'han-tà, evid n'hor guelo ket.

*N.* Mes a pa ve lezet houzhomp da selhet,
He zaoulagad ker heuzet n'hor guelfhent ket;
*Lebée*-tà a berhuas o kreis an elez,
Pere en hem deohes holl a gostez.
O kredi bedo heno he-nnao,
He tenhas eus he galon nec'het ha glan,
Ar c'homzon kaër-mâ ha ken trubëzoa,
O c'hervel a voûez huel he Jeses.

*K.* Jesus, va Mestr, va mignon, va breûr ha va Doue,
Pelhoac'h he maout-tà bremâ, lavar-tà ze din-me?
Dha benebourieo mignon, hac bi ho deus galbet,
Hen ho laçzou da zestum: daoust a te-ve pakat?
Albas! an dud diseür pere, rac ar vertna,
Ho deus atô kalz baoûn; d'ho diboel kounarua,
Ho davezo da lazet, drastet hout bet gatho,
Hac heb hini a c'hanhomp, the-zo bremâ maro.
The zo maro marteze, va Jesus benhighet,
Heb kaoot war dha dremenvan, mignon, diskib hebet.
Va lagad n'hen deus galhet, da welet o tremen,
Ha gânhez en hem serha ive da wirviken.
Va c'haloue baoûr benkrezet, a ne balfe ket-tà,
Paoûez ive da c'hoëza, ehana da veva?
Tenn-tà gheoez va ma; va Jesus, va Doue,
Evid ma zot dha c'hean, e-pâd peûrbadele.

N. Lebée *trec'het neûse dre he hanken*,
*A goüez semplet e c'hare troad eur cedren.*

An elez dioc'h ar wezen,
A zistagas eur skoultren,
Hac oc'h he bija a zioutban,
A lakeas buhez da zont benhan.
He zremm a zeuas da ruçzia,

Darnodi a ra ehana :
Eur c'housked skân a zeû dezhan,
Gand un huré eus ar c'hoanta.
Kredi a ra guelet hen ôe
Meçzias savet huel e gloar Doue,
Ar pez a laoûenha he ene
Hac a ro d'he gorf eun ners nevo.
*Selia* gand kalz soûez her prederas,
Her stad-ze pe her guelhas.

*Eal Sione, a ziskoûez bremâ,*
*Eun dên kôz bras d'an eal* Selia :
*An dên-ze hanvet Barthelemi,*
*Hen doa war he zremm neûs prederi.*

*K.* An dremm skedus hanezhan, a ro sklear da welet
Eus a he seurd hioulou, eo he galoun karghet,
He vleo gwenhet gand hoad a ziskoûez en he henn,
C'hoanteghez hac hioulon, da vea d'he Zoue hebken.
N hen deus kên huanadou, nemed evid an ôe,
He vuhez leûn a zelhezou zo hetus d'ho Zoue,
Hac hevel-ze he vuhez ker koulz hac he varo
Selhou kalz tud warnezhan, un dervez a denho.
Hon he angeani kriçza oc'h bourheo he c'hoarzo,
Brusc'hoars a gavo ive d'ho vuntrerien garo ;
Neûse nhi breûdeûr elez hasthomp dont da sec'ha,
Dioc'h he zremm al loustoni a vo deût d'he louza.
Ma c'helc'ho sklear pep-unan guelet ar c'hoars joaûus,
A rai a greis he galon, neûse merzer Jesus,
Hac hanaout mod dra heno an hini evitho,
Hen devezo gouzanvet, eus ar groas ar maro.

N. *Eal mirer Sand Thomas,*
*Hen doare-mâ a gomzas :*

*K.* Sada hazo *Selia*, Thomas, va dioûalhet,
Dont a ra eus ar reier e pelheac'h hen deus gret,
Hac he ra prederenhou re grên kalz dionnthan,
He spered lemm, hen doughen, hea tu-hall d'ar hed-mân.
E pep hini va mignoun, eus he brederenhou,
He kav atao re nevez ha war bep habegou,
Ker founhus eo he spered ne ra nemed rambrea,
O klask atao treantı hen traou zo kuzeta.
Hen eur seard kemheskadur n'helhe nemed façzia,
Hac en hem deuler ato hen devalıen hoûaçza,
Hac heb mâr hen divige henho en hem golhet,
Pa nevedo Meçzias gand pini hoûe galvet.
Ha daoust ma zeo, *Selia* skoazelhet gand Salver,
He raio kamed goulho ha braçza diskreder,
O nac'h he c'helfe beza dazorc'het Meçzias ;
No gredo, ken a welo, va c'hilbenhec Thomas.

*Eun dên-hall dionavezet,*
*A denhas ker buan ar spled,*
*Eus kanhad an êen, eol Selia,*
*Jusas an Iskariotez hoa,*
*A bini hon'eus da gams bremd.*

*N.* Piou eo an den honnd, hemezhan, a vale a traou ar menez?
Ha c'hened gourus, ha zremm garo, henhan kalz traou a ziskoüez;
Ha benn a zo savet huelhoc'h heghet an diskibien hall,
Hevel eur binen etoüez hèzo pe gwez hentré benhac-hall.
Ha vleo founhus ha rodelhet ho deus neûs-vad war he zouskoas
Krên ha galhoudus, a ro da anaout penaos ha ze eur goas;
Pep-tra henhan a ziskoüez-mad, ha zeo nerzus ha galhoudus,
Hac a ra guelet sklear henhan, eur paotr distac ha kalounus.
Gwskouda a kredhan va breûdeur, e zeus bale'hder hen he hiez;
Ha kalz henkrez hen he galon, he zianveas hen ziskoüez:
Ar pez a zeû heh mâr hebed, aus brezel ha goustianç spoûntet,
Kentoc'h heghed aus ha haoûn avid he vastr pini zoken na glask ket.
Mes tevel a rhit, va breûdeur, ne livirhit dign tra hehed;
O c'harvari aus an den-mâ, daoust a me ham be ho c'hankemet?
Keûs ham'eus va-unan, da veza lakeat a mâr ha vertus,
Hounthan dirazoc'h eun deis, graçz me c'houlenho a dremm Jesus.

N. *An eal* Itariel, *mirer Jusas,*
*Gand glac'har neuse a lavaras:*

Tevel marteze, va mignon *Selia*
A va ovidhon ar gwelhe-tra;
Mes pa fell dhit bremâ a trougkomsfhen,
Dirao ar breûdeur-mâ, diver he benn;
Me ya d'hen ober, va breûr keas,
Ha sada hamâ petra eo Jusas:
Ar bed holl souden her gwezo,
Rac birviken ne n'hem guzo.
The da unan ne pezo ket ive,
Hezom goulen diganthen tragare,
Rac dizeur a gwezo hep mâr hebed,
E leac'h n'helhi mont, en ifern millughed!!!

*N.* Jusas Iskariotez eo hano an dên balc'h a welhez-haman,
Ha gand kaczouni va daoulagad a zistrofhen dhounthan,
Ma n'hen divige guec'h-hall yaouankoc'h karet kalz ar vertuz,
Ha ma n'ha vige dilenhet evid ha ziskih gand Jesus.
Guelet a rhan sklear bremâ, perac guec'h-hall ar Peûrbadus,
Dre Seraphin a reas hasten eur goumoulhen dû hac heuzus,
A-zioc'h unan eus ar skabelhou haoûr a c'hede ebestel
Meçzina, harac ho c'hroûidighez ha kend ma c'helheut ghenel.
Guelet a rhan ive c'hoas perac Gabriel, he zrem a guzas,
Pa dremenhis a-biou dezhan, o tisken gand ene Jusas,
A ioa war ar poênt da veza ganet gand ha vam dilezet,

En amzeriou eus ha gwilioud dre eur pried kris ha kalet. (*)

O! Jusas, ô dizeür ar braçza!
Perac-tà houdha deût er bed-mà?
Pa zoa gwir he tilhez mastarı,
An hano eus a ziskib d'ar Meçzi!!!
*Ithuriel* war ghemend-ze a davas,
Ha *Selia* a nevez her pedas,
Da lavaret dezhan kemend a houïe,
Diwar-bean an diskib dizeür-bras-ze.
Ar pez a laverhez digu haze bremâ,
A ra d'ham holl hizih dont da grena,
Ha gwskoude hem'eua eun hioul ar braçza,
Da glevet ghenhêz an holl faziou a ra.

*N.* Neûse *Ithuriel* a hazkemeras hac a lavaras c'hoas:
An orged eus an haour, hac eus ar c'hargou kaër her c'holhas;
An tech dizeür-ze hen deus lakeat en he galon an herez,
Ha gathi an holl dechou hall dizeür gand pini ho demez.
An holl diskibien-hall a gaçza, an diskib Jan dreist pep-tra,
Abalamour ma kred he zeo gand Meçzias ar c'hareta;
Mes ad dizeur bras a gaçza kalz ive c'hoas ar Meçzias,
O kredi penaos, na deo deut Map an Dèn war an douar bras:
Nemed evid sevel eur roûantelez krén ha galhoudus,
Hen deus haoûn na rofe d'eun-hall, ar c'hargon kaër ha lorc'hus,
Ar madou, an danvez, kemend ganthan klasket hac hioulet;
An herez dizeür-ze her c'holl hac hen deus atao her c'hoîhet.
Me a glask ha zistrei dioc'h an heraz dizeur-ze ker kablus,
Pini ho deus poulzet griçziou re vras hen he galon rec'hus;
Mes Satan hen heûil dre holl, a hiçz an tech fall en he galon,
Ha goude bea he boulzet her voulhen he ra goab a-c'hanhon.
Ah! ma karfe an Hirbadus, staga Satan en hisfountou,
Jusas a zelhezve buan, trugarez Meçzias he Aotrou;
A Veçzias pini har c'hâr kalz c'hoas, daoust dan torfed a breder,
Ha daoust ma c'hanavhez kemend hen deus hioul da ober.

Mes en hem denhomp, pelhaomp dioc'h al leac'h-mâ,
Rac n'helhan mui gouzaon ar gael anezhan,
Lezhomp età, *Selia*, an trubard haze
Hac hen hem denhomp pel ac'han heb dale.

*N.* Neuse ar Seraphined
A dristdighez karghet,
War-zû-'r boiziou a redas,
Evid prederi Meçzias,
An diskibien holl skoûnzet,
Zo en hem roët da gwsket;
Darn-zo e dicheol ar gwez,

---

(*) Hevelep prederen evel dumâ darzoc evlâ eus Lebôe. Pag. 36.

Darn-hall war an douar noas a c'hourvez;
Holl trec'hat dre ar c'housked,
War an douar a zo koüezet;
Holl gand hanken e c'hortozhont,
Kelou pe ho mestr da zont.
  Jesus a zihun d'an divez
Eus ar bolziou he teû her mæz;
Diskib Jan ive hen heûlias,
Ganthan da glask ar re-hall ha zeas.
  Ho c'haout a ra kousket c'hoas,
*Lebée* da ghenta a gavas,
Goustad hen he zourn e krogas,
Hae hen dihuna a reas.
  Evel-hên hounthan o koümzas:
Va mignon me a zo beo c'hoas.
*Lebée* en hem gav souëzet,
En he souëz hen deus buan poket,
Da zaoûlin he Vestr benhighet
Hac hen he-zâ en hem zavet.
  O vea galhet divorfila,
He za gand hær da zihuna
An diskibien hall c'hoas kousket,
Ha buan hen deus ho dihunet.
  O veza ho destumet,
Hen dro d'ho Mestr benhighet,
Heb mâr hebed, ho joa a houe bras,
O welet Meçzias eur vech c'hoas.
  Neûze dezho holl o lavaras:
Ar penn dervez-mâ a zo dehomp c'hoas,
Hini ware hoas ne vezo ket,
Mes d'hon henebourien milhighet.
  Eus a Bask e tosta an amzor,
Hac hembêr e renkhomp hen ober;
Hit-tâ *Pêr* bremâ, da haoza-'r pred,
Hon'eus holl hember da ghemeret.
  Jesus en hem denhas da Gethsemani,
Evid gortos heûr ar pred da zini,
Ha prederi kalz c'hoas war he zivez,
O c'hortos da zont an habardaëz.
  Evid dont da ober ai goan diveza,
Hen devezo da ober her bed-mâ,
Epâd pini, dre he vadelez,
He rai evidhomp Sacramand he garantez,
Pe mar kavhit gwel, e bêr gomzou,
Sacramand santel eus hon Aoteriou.

---

# TRUBARDEREZ JUSAS.

## PEMPED KAN.

*Jusas an dere'hend noa ket bet atô koûsket,*
*Rac Meçzias d'ar Jusevien en devoa gwerzet.*

*N.* Jesus goude beza konniet
Ho zreid d'he ebestel gwalc'het;
Ha c'hoas goude beza grét,
Sacramand an Aoter benhighet,
A zistro c'hoas da Olived.
Gand he ziskibien eo heûliet.
E-pâd ma kouske he ziskibien,
Meçzias d'he Dad stard a ra peden,
Ker stard ma trehntas en he baçzion,
Hac hevel hen eur maro gwirion.
Goude an deiz, an noz a zeû,
Goude amzer gaêr an harneû:
Meçzias war Olived en hem denbet,
A nevez gand he ziskthren zo klasket;
Jusas a gousk e-c'hars troad eur wezen:
An diaoul-zo digousk en he ghichen.

*K.* Goude ar goan diweza great gand he ebestel,
Ar Meçzias en hem denbas war eur menez huel,
Evid eber prederen ha pedi stard he Dad,
Ma talvezo he varo d'an nep a vevo mad.
An ebestel a deûas d'an hevelep menez,
Klask a rehont ho Mestr Jesus a-zeou ha gleiz ivez,
Hoghen kaer ho doa furcha n'her c'havhont e nep leac'h,
N'her c'hlevhont na n'her guelhont, daoust ma rehont kalz dispac'h,
E-pâd ma teû-'n ebestel hezvean d'hen hem skouiza,
Jusas Iskariotez a zeû da chana,

Oc'h troad eur wezen cedren ha teû d'han hem harpa,
Hazezet en he heas, moritelhat a ra.
  Satan en hem gav iva henn an eur c'havarn,
Sioûlec ha peoc'hus hevel eur mail houarn,
O c'hortos ma vo konsket Jusas Iskariod,
Vid lakât en he spered eun buré benhac sod.

*N. Kear-holl her c'houlz-ze a chane,*
*Lod a gouske, lod hall a c'hoarie:*
*Eun darn hall a bredere;*
*Ar zoçzen holl ho gourdrouze.*

*K.* A-veac'h an taol diweza eus hanter nôz sounet,
E-c'haruot an heûr gbenta eus an deiz da zonet,
Ha boçzen gand dioûaskel dû, hras ha trubuilhus,
A skign hanhel ar maro, war ghëar holl morgouskus.
  War begou he dioûaskel ledet war ar muriou,
A zestum en ho c'hreis këar holl hac ha zudou,
E weler skeûd ar maro o c'hoëza a bep-tû,
War ar ghëar-za kouskedus, eur c'hontamm drus ha dû.
  Hoghen keid ma teû laoskic da voritelhat stard,
An dên fur a chom dihun hac a breder ker stard,
Ha meûr a vignon leal gand gwerenhou a dail,
A zigor o c'halounou e kichen ar voutail.
  A-boban grên an dervez o veza goulaoûet,
E-klever hac e veler dre holl kaôn ha morc'hed;
Hamâ, eur plac'hic yaouank, war dost da zemezi,
A dremen en eur grial warlerc'h korf he Zoa.
  Haze kand buguel yaouank, ba meûr a hamzivad,
A c'houlen heberc'h, bara, oc'h korf maro ho zad:
Eur vam o rei he malhos d'an dervez m'oa ganet
Palamour d'he bugala ha deveus holl kolhet.
  An toulher, eus he gostez, he zaoûlagad kleûzet,
He zivreac'h evel maro, kemend ho deus skoûrzet,
A renk gand an diweza, koûeza iva d'he drô,
Ha mervel dindan taoliou eur voçzen ker garo.

*N. Eun eal hen hëar a weler,*
*Hazezet war ear goabren dener,*
*Hac oc'h an dismand o selhet,*
*He tiskoûez beza kalz soûezet.*

*K.* Diwar c'horhe ar goabren skrijus ha gourdronzer,
Eun eal a zisken souden banvet eal dismanter,
Hac o welet he oher, he preder soûezet,
War eur hern korfou maro dindan he daol koûezet.
  An diaoul eus he gostez a zeû da hæveçzât,
Hen drô d'Iskariotez, pini-zo konsket-mad,
O c'hambrea gwskonde, hen torfed hras heûzus
A die souden da ober, dre gâz oc'h he Jesus.

*Ithuriel* eus he gostez, me lavar, he eal mad,
A laka he holl haked evid he savetàd,
Hac o welet he zea da ober eun torfed,
He ped an Tad Peùrbadus ma vezo mad harpet.
C'hoand hen deus d'he sihuna ha d'he zivorfila;
Vid miret hounthan pelhoc'h kemend da hambrea,
He ra trous hendro dezhan, kalz a zispac'h a ra,
Evid galhout hen tenha eus ar stad dizeùrha.
War benn teir gwech he heskel a sko war ar wezen,
Dindan pehini Jusas hen doa souchet he benn;
Kraka a ra he brankou hevel pa vhent higet,
Gand korventen pe gurun eus an ëen distaolet,
Daouat ma krën kalz ar wezen betek en he griçziou,
Ha ma stoke an eal zokën oc'h he helhou,
Jusas a gouske kalet, n'hell ket divorfila,
Ne hall nemed hurea ha menha ganaza.
*Ithuriel* en hem denn ha melkouniet holl,
An hanken en he galoun, pa wel he za da goll,
Jusas hen doa dioualhet e-pàd kel-liez a vloas,
Hac eus a igin Satan, o tont da breiz aoüas!!!
A-boan grën, e gwirionez eo gand eal dilezet,
Ma teù dezhan eun hure, a-bers an droug-spered;
He dad eo a gred guelet : divis a ra ganthan,
Hac ar guzul diseur mà, eo a roas dezhan.
» Jusas Iskariotes, va map, kousket a rhez,
» Hevel na pe nep seurd-tra da ober dhit heukrez;
» Hoghen desk gand tal hirio, petra' c'heus da c'hounit,
» Ha lakha mad da dalvout, ar ghentel a roign dhit.
» Sao età, dheus ganën-me, ha na phez hroun ebed,
» Dehomp hon daou war ghern menez evid guelet ar bed!
» Sell mad Iskariotes, preder ar gaërentez,
» A impalaërded Jesus ha pris he garantez.
» Ha guelet mad a rhez-te hamà dindan hon treïd,
» Eun niver a veneçziou, ken huel, ker bras, ker keïd?
» Na hell ket map al lagad direz ar penn pelha,
» Goloët c'hoas a wez kaër evid hon dicheolia.
» An traômeuhiou a welhez leûn a zrevajou mad,
» Goudoret gand ar gwez mà, a deù da saouzanat;
» Da saoüzan c'hoas a greskfe, ma c'helfhez-the guelet,
» Eus an baour ar grac'helhou a zo haze kuzet
» Ar vro-ze tà ker founlus, he madou, he froüez,
» Heb mâr hebed a vezo, loden Jan, he zanvez,
» An diskib-ze ker karet, gand Jesus Meçzia,
» A zo war c'hed dan dervez ma c'helho he flaoufa.
» Hac an tûmenhou kaër-ze gand ho resin melen,
» Ar yùnion hac ar parkou leùn a ed, a hoc'hen,
» Pere a duïo soulen da vea tra Simon-Për,
» Ma n'ha gherez diluna ha beiiha krenn ha bër.

» Taol atà da zaoûlagad her vrô gaër-ze kér bras,
» Guel an dispac'h-zo henhi, her c'hærion, war meas,
» A bep seûrd marc'hadourez ha pinvidighezioù,
» A zeû dizhi digabal dre vôr ha dre sterhion.
» Ar vro-ze ken dudius eo a dle Meçzia,
» Da rei dhe holl diskibien ha d'he Vam Maria;
» Hoghen bremâ taol lagad, war eur vrô pell meurbed,
» Zo duhound a rezdreniwel hevel penn pelha'r bed.
» Brô goûez, brô dilezet, brô stroûezec ha fraost,
» N'eus henhi nemed mein, hesk, bruk heb tam heost,
» Gherhec kleûs, hir, glas-duet, neizhi ar c'haoûenhed,
» Kand mil gwec'h gand kurunou ha tourni diskorgnet.
» Ar vrô-zo ken truezns, ker paoûr ha ken dister,
» Eo a vezo da loden, Jusas va mabic kær;
» Mes skrija' rhez buanec, kounharet he koûelhan,
» Hast età eus dha eûr-vad beza oberer glan.
» Maîlhou Israël hen heûr-mâ, ho dhena kalz kaçzoûni,
» Oc'h Jesus ha no glaskhont nemed dont d'her gwalhi,
» Kerz da skoaçzia anezho ha na phez haoûn hebed;
» Birwiken n'belhint laza ar perc'hen eus ar bed.
» Map ar Peurbadas eo, pep galhoud zo ganthan,
» Dên, a-henep he veno n'helho noazoud dezhan;
» Gra ma tnîo-tà pelhoc'h da zistruch, da zrasta,
» Henebenrien be Hano diwar an doûar-mâ.
» Neûze he savo sonden ar stadon galhoudas,
» A bini kên haliez, be koms deoc'h ker founhus.
» Mignoun he vizhi neûse d'her perc'hen ken doujet,
» Hac be roi dhit dha loden, dha zarn heb mâr hebed.
» Daoust pa ghen dister' vezo, dha zarn ha dha loden,
» Dre labour ha dre igign tho a zuio a bena,
» Dhe ober talvoudekoc'h eghed ra dha ghenseûrd,
» Pere zo leûn a herez ha bremâ holl a c'heûrd.
» An haoûr dhit a vo roët evid gwerza Jesus,
» A vezo didhe c'hoas meûrbed kalz talvoudus,
» Hac a-bred pe divezad the vezo ar braçza,
» Eus ar re a glask bremâ dha lakât da netra.
» Bhez-tà kalounek mabic ha selaou mouëz d'ha dad,
» Rho din-me an dizaoñzan, habars dont da kwitât,
» Ma c'helligh distrei joaûs, da douez ar re varo,
» En eur gredi he vezo heûrus va map Juseo. »

N. *Jusas hen eun taol dihunet,*
*Hac hen he gouânzes savet,*
*Hen hem laka da lavaret,*
*O krial hevel eur penn folhet:*

K. » Kea, kers, dha dad her lavar, heûl-tà be c'hourc'hemen,
» Kea da werza dha Jesus da brinç ar veleien;
» Heb mâr-hebed hemezhan va zad eo a glevhan,
» Heb mâr, he zremm a welhan hac bêu eo he-unan.

» Gwir eo-tà hoûn kaçzeat gand Jesus Map Doue.
» An dud varo her goâr hac hen toû dign ive :
» Me raï tà ho lavarou hac a zento houtho,
» N'hem'eus netra da c'hortos mui nemet digatho. »

N. *Hamâ Jusas, starâ a brederas,*
*Ha ker-buan he lavaras :*

*K.* « Preder gwagoude Jusas, petra' zhez da ober,
» Trubardi eur Mestr ker mad, d'ha Jesus, d'ha Salver !
» Penaos war an digarez eus a eun huré sod,
» Gwerza va Mestr, va Doue, e Barados va lod ?
» Ar speçz hen deveus bremâ, va c'huzulhiet ker mad,
» Hac hêo-zo, e gwirionez, Iskariod kôz, va zad ?
» N'eus fors, mont a rign atô me ghendalc'ho va hend,
» Ha va zad me selaouo, pa venn oc'h Doue dizend ! ! !
» Ha pa ve zo-kên Satan oe'h va c'husuil bremân,
» Daoust da gri va c'houstiançz, mont larkoc'h a renkhan,
» Tec'hit rebechou heuzus eus va c'houstiançz haouuic,
» Mont a rign d'ar penn-pelha, betec ar maro mic.
» Hac evid gwir penaos, galhout rebarh hoûnthan,
» Me a bini pep-hioul, zo gwestl-mad hanezhan !
» Tavhit-ta, va c'houstiançz, tavhit o rebechou,
» Pa renkfhen mont d'an ifern, tavhit ; mui a glemhou ! ! !
» Ra vezo età milhighet, an dervez ma zhoûn bet,
» E niver he ziskibien gand Jesus kemeret ;
» Malhoz ive d'an dervez ma zhoûn-me bet ganet,
» Ra vo gand tud, gand Doue zo-ken hankounac'het ! ! !
» Va malhos c'hoas d'al leac'h m'ham'eus kousket henhan,
» Ra vezo lazet haze, tad gand ho vap hena,
» Ra duio d'en hem flastra hanâ preïs an ifern,
» Ker munud hac ar gwinis o tisken eus ar ghern ! ! !
» Gwskoude p'en hem gouuhan e zhoûn holl strufulhet,
» Va goad a zeû da skourna e-bars hem goazied ;
» D'ha Hano, Doue peùrbadus, hebken a zo skrijus,
» Hac a laka ar galoun, da veza hankenius.
» Bah ! spountha a rhez, Jusas, ha perac' an dra-ze ?
» N'houdhe ket delhezuçzoc'h heghed Satan ha Doue ?
» Ha kalz delhezuçzoc'h, kalz muioc'h a dâlhan,
» Heghed Jesus, Map Doue, kalz mui heghet Satan ! ! ! ! »
Halhet gand galhoud ifern hên deus warnhan trec'het,
Iskariod a zoughen, he halter, he spered ;
Gwech, dre veneçziou dizeac'h, gwech, dre zoñarou bleûn,
Hoghen, n'eus ehan evithan nemed e gwarm pe c'heûn.
Ar guel eus eur reûzeûdic, hen divige galhet,
Dihuna ho drugarez ha peoc'hât he spered,
Hoghen eul leac'h goûez distro, a helho he veura
Hac ha zoughen da ober an torfed dizeûrha.
Ha golhidighez, stouaz a zo souden peùrc'hreat,

Kerkend oc'h Jerusalem a m'en hem wel tosteat,
Rac banniien disleal a gav heno neñse,
Hastet da varn ho Doue, ha dhe laza ive.
Ar penhou a Israël, zo en hem zestumet,
Ha Satan hen ho c'hreis kenta mail hazezet,
O c'hoëza hen ho fenhou eun hjoul bras ha direis,
Henep Meçzias Mab Doue hae he ziskibien gheiz.
Ne glaskhent nemed habec da zont a benn a ze,
Ha Satan hen doa reizet pep-tra war ghemend-ze:
Rac hen hevelep maré, en hem gav dirazho,
Trubard da werza Jesus hac ober pris gatho.

*N.* Hae evid gwir: Jusas o vea dihunet,
Hac eus he gousk diseûr en hem denhet,
Da Jerusalem a ya war heûn tenn,
Evid koms gand prinçzed ar veleien:
Evel dên a stoe en hem ziskoñezas,
O treanti en ho sanedrin bras:
Hac o welet ar pipi-ze ho treanti,
Pep-unan a glask habec he ghevridi.

*K.* Hen ho zouez-tà he treant a gamhedou poezus,
Ha pep lagad warnezhan a daol selhou heuzus,
Monet a ra war-heûn betec ar belec-bras,
Evid koms hizel hounthan, ha dreist penn he skoas.
A-veac'h hen deus Kaifas klevet he ghevridi,
Ma teû he zremm melkounus d'en hem ziroufenhi,
He dâl a zeû kalz laouen hac e lavar freas:
Kelou-mad, ô va breûdeur, kelou mad hac heas!
Deskhit kènoberourien, e zeus c'hoas er vrô-mâ,
Tud jurdic ha tud leal, tud eus ar re welha,
Pere pell dioc'h daoulina dirac eun doue faos,
A gâr lezen Moises hae a zifen he c'haos.
Jusas Iskariotes zo eus an niver-ze
Diwezatoc'h e klefhot, petra' lawar din-me,
Mes o c'hortos diskouezhomp e zhoump hanaoudeien,
O rei dezhan yale'hadic a labouçzed melen

*N.* Ar belec bras o veza lavaret,
Gand joa kemend-ze d'he ganfarted,
A zeû, o trei oc'h Jusas he benn,
Da lavaret dezhan hevel-hen:

*K.* Bhez kalounec, va mignon, ha na pherz neac'h hebed,
Ganehomp-uhi holl the vezo difenhet hac harpet,
An holl dud hac an holl-vrô a vezo hanaoudec,
Hac a lakai a-c'hanot pep brud-vad da redec.
Kendale'h hen dha ghevridi, va mignounic paoür,
Brûd-vad, d'hid a dalvezo, mui e'hoas eghed haoür;
Pobl Doue a c'hanavezo evid he zasprener
Pebez lorc'h didhe neñse, Jusas va mignon kær!

*Hac evid gwir :*

*N.* Au haour, pris a c'hoad Jesus,
Na halhe ket kargha kaloun Jusas,
Evid he ober haoualc'h joaïus,
Hoa ret likaoüerez ar belec bras.

*Evel-za Jusas :*

*K.* Leûn a avel, a valc'hder, en hem dean-tâ dioc'h-tû,
A gamhon bras ha gorhec, he tremen dre hep-rû,
Hac ó kredı he zoa eus an holl ar braçza,
He sell dreist penn he skoas, oc'h kemend hen tosta.
War dró ser-nos, her ghis-za, ha wel a ziahall,
Jesus o tont e kear, gand he holl abestel;
Monat a ra d'ho c'haout, harvez m'oa he gustum,
Mes gand eun dremm stoûlec, gand benkres hen ha stum.
Jesus a dosta ive, gand eun dremm ar c'haërha,
A gamhon gorbec, koınpez hac hep en hem hasta,
Hoghen 'vel Doue galhoudec pini a wel pep-tra,
Hac a wêl he-mâ Jusas, o paoüez ho werza.
An ebestel hen heûlie gand kalz a boan spered,
Hab gout perac gwskoude-he zohant ken ankenıet,
Jesus hebkên har gouïe ha gand kemand-ze holl,
Ne ra vân hebed, na naus; oher a ra he rôll.
Jesus skân a dremenas, a-biou al leïou-bras,
Leziou ar voundıaned, hep houtho he selhas;
Evid monet da goanhia da dy eur paoûr dên-mad,
Diweza koan a rehas, habars ar hed koûltât.
Au holl diskibieo ive, a heûlias anezhan,
En hem renka a rejhont, oc'h an daol baoûr ganthan;
Jusas zo-kên he-anan, daoust m'oa trubard heûzus,
Ho devoue bep a vrusc'hoars, digand ho Mestr Jesus.

N. *O veza oc'h taol kazezet gatho,*
*He teû da gomz hevel-ken dezho:*

*K.* Va mignouued, hemezhan, va amzer a dosta,
Houmâ-vo-'r goan diveza, a rın-me her bed-mâ,
Na vishit ket souczet, rac me a wêl pep-tra
Hen amzeriou tramenat, da zont hevel bramâ.
Kemeud ho deus lavaret an diouganed warnhon,
Ho devo souden leac'h, henhon-ma ha dreizhon:
Eun havalıp gwirionez, ho tremen, ho uskar;
Hoghen an heûr-zo deûet, ma ha guelhot sklear.
Mont a rhan-tâ da c'houzaon, eur maro kria meûrbed,
Dre bini mo a baëo, 'vid pec'hejou ar bed;
Evid ar veach diweza ha tebrhan, he c'hevhan,
Evidhon, na deus mui, kic na gwin har bed-man.

N. *An ebestel o klevet kememd*
*Gand hanken en hem laka da lênva.*

K. D'ar goms-mâ ha d'ar c'hælon : *red eo dén-me mervel*,
Eur hoüelvan bras a zavas, a toüez an ebestel,
Hoghen, Jesus ho frealz hac a zec'has a grenn,
Daelon puil ho daoülagad, pa gomzas hevel-hen:
« Na hoüelhit ket, va breûdeûr, va guelet a rehot c'hoas,
» He brô heurus an éenvon, c'hwi gavo Meçzias,
» Hac heno her joaïnsded, c'hwi a vezo dineac'h;
» N'ho pezo mui a ghimiad, da ober e nep leac'h. »
Jesus a dao, a chan; ebestel a wel sklear,
Penaoa eo eus ha varo, he komz dezho heb mâr:
Hoghen gand ho akiand displed, na gavhont ket komzon,
Evid ober hanaont, meno ho c'halonnon.
Jusas a goll he-unan, ha zivergontis vras,
N'hen deus anehan-he-hunan, nemed pep heüs ha kâz;
Jesus a daol warnezhan, daoulagad a drüez,
Ha ker-huan ho distroas, war he ziskibien ghæz.
Goude heza gand glac'har, selhet oc'h an trubard,
Ha tistro buan gand bezmaë oc'h he ziskibien stard,
Hac e lavaras dezho gand bankan ar braçza:
Heb mâr, unan a-c'hanoc'h a dle dont d'ham gwerza.
Spountet-holl ha trubuilhet, o klevet kemamhan,
Pep-unan da lavarat : *a me-ve, hemezhan?*
Iskariot he-unan, a glask en hem wenha;
Jesus a hazlavaras hevel ar veach kenta:
Me lavar deoc'h a nevez, unan eu ho toüez,
A dla dont d'ham zrubardi hen nosvez-ma memez:
Na mui, na meas gwskoude, Map an Den a hiölo,
Gand an hend dezhan merket, betee dôr ar maro.
Hoghen goa, mil gwech goa, dan den trubard hrüzua,
A duio da drubardi he Zona hac he Jesus,
M'hen toù deoc'h e gwirionez, gwelhoc'h a vige bet,
D'an dén-ze ken dizeûr, na vige ket ganet.

# KAN C'HOEC'HVED.

## OBERIDIGHEZ SAKRAMAND AN AOTER.

*N.* An dristidighez he devoa eur penhad,
Karghet spered Jesus hac he chufeat,
A dremen souden dre goûn an eûr gaër,
Hen dho dre he varo da wea d'ar bed Salver.
Dont a ra da vee holl karantez,
O lavaret koms an neçzanded nevez:
Dralha-ra'r bara, diskarga-ra-'r gwin,
Ho rei a ra d'he ebestel d'an difin.
Kurunen skezus a zo war he benn,
Eur sklerigen gaër en dro d'ar weren,
A salc'h hen he sourn da rei d'an ebestel,
Pere-holl a boëll-mad bremâ ar ghentel.
O c'hober her ghis-ze, koûn eus he varo,
Hac hen c'hoas ho Mestr gatho beo:
An ebestel a gred he zouedighez:
Jusas a chom en he fazi dihênkrez.

*K.* Alhas! evid ar pec'her, hen torfed kaledet,
Ar gwin-mâ hac ar bara, n'ho deus delbid hebed,
N'helhont nebse gand Doua, unvama an dên,
N'hint nemed eun tân gwastus, gwestl-mad e ifern yen.
Iskariot gwskoude, 'vel an diskibien hall,
En hem strinkas d'an daouhn dirac ho Mestr leal;
Hoghen Meçzias da Zephas, he zenrn a hastenhas,
Hac eus a zremm glân *Lebée*, an daêlou a zec'has.

Penn Sand Jan war he beůltrin hen deus souden stardet,
Eur gharic a garantez d'an holl hen deus roet,
Da bep-unan eur brusc'hoars; mes da Jusas eioũas,
Eun taol lagad er houaçza, he c'hoas he lavaras:
« Va bugale, hemezhan, holl ho c'hanavhan stard,
» Hac han ho toũez a-vremâ a welhan eun trubard,
» He gurnnen he-unan hen deveus bruzunet;
» Kers etâ bremâ Jusas, the c'heus-hên prederet. »
Buanec ha diboelhet, Jusas e drô he ghein,
Da Jesus, d'he ebestel, hac an diaoul her blein,
Kerzet e ra kounharus, warzu ar belec bras,
Hac en he gounhar founhus, 'vel-hen he lavaras:
Jesus eta, hemezhan, 'hanavez va zorfed,
An holl diskibien ganthan, ho deveus-hên desket,
N'eûs-fors, m'hen talvo dezhan, ma p'her lavarhan,
Pe gand kounhar ha zahint, pe me ielo ganthan.
Sao, kers-Jusas ha bale, hen deus dign lavaret;
Ne halhan ket her c'hlevet, heb beza kounharet:
Me zesko dezhan koumza, ha bremaic her guelo,
Pa dlefhen, sac'h an dien, he lekât d'ar maro.
War he veno ho zemâ, war varo da vervel,
Ha mar karhan he gredi, ne dle kên beva pell.
Hoghen, ze zo eur gourdrous, evid dont d'ham spounta;
Mes na vizign ket diod: nan ne spountign ket; tra.
Non, Jusas bhez kalounec, n'en hem denerha ket,
Bhez koûn he zout bet ganthan, e dremm holl dispriget.
Hac oc'hpen-zo Meçzias, ne ket eun den marvus
Her lavaret hen deus-hân, Map Doue eo peůrbadus.
Hounhez eo ar wirionez hac he c'hredi a rhân,
Hoghen, pa na hell mervel, houernhomp anezhan;
Neûze m hem bo diganthan, martezo eur brusc'hoars,
E-leac'h ober fea warnhon, evel me rea habars.

*N.* Jusas-tà o veza buanec yên,
A ya war heûn da gaout ar veleien;
N hen deus mui kên koûn na kên prederen,
Nemed rei Jesus d'he henebourien.

*K.* Halo Jusas, dehomp pelhoc'h warzu mailhou Israel,
Pere-zo oc'h hor gortos; ne zeûhomp kên dho rendaël,
Bezhomp etâ sevenus, ha dalc'homp mad d'hor gher,
Gand haoun da veza gatho tremenet da gomper.
Deac'h ho devoa va galvet ar breçza hen ho zoũez,
Ne vign ket dezho trubard, kênoberour diboũez;
Kerzhomp en hem lakehomp he penn ho soudarded,
A grehomp lakât hualou da Jesus Nazered.

*N.* Jusas a bieas neûse da gaout ar belec bras,
Ha diganthan soudarded e c'houlenhas,
Paotred diramell he paotred diskorpul,

Krogherien drus ha paotred dioc'h an drul.
Evid mont gatho da venez Ohved,
E peleac'h ha houio Jesus en hem denhèt,
Ha gonde beza heno he ghemheret,
He zigaçz dezho, daouern ha treid hamet.

*K.* Eus an nosvez dizeur-mâ, n'oa ket c'hoas tremenet,
An devaligen spountus, ha gand ha zoudarded,
Iskarìod a henklask dre holl ar Meçzia,
Vid he gaçz d'he vourhevien c'hoantus dhe verzena.
En hem gaout a rehont souden a hars treid Ohved,
Evel eur vanden bleizi ha penhou kounharet
Ar strounç eus ho c'hamejou a ra d'an douar krena;
Gand skeûd ho goulaouenhou, pep-tra a velenha.
Daoulagad steredenhus Jusas Iskarìoud,
A glask hezvean Meçzia, ne hall ket her c'haout;
Al leac'h ma vige kustum da ober he beden,
A hîoa goulho anezhan, n'hoa nemed diskibien.

*N.* Jesus o veza goude koan distroet
D'el borzik a ioa war Ohved,
Ne dehas ket he-unan d'al leac'h kustumet,
Hen eul leac'h-hall distroetoc'h en hem denn,
Evid prederia hac aber c'hoas peden.
E-pâd he beden he kouez en bangoùm,
O welet ar pez hen doa da c'houzanvi,
Jusas-tà ne gav ket eno Map an Dên,
Ne gav nemed he ziskibien hebkên.

*K.* An abestel ho-unan, zo en hem zestumet,
Hac a c'hortoze heno ho Salver benhighet,
Rac en hem denhet hoa, huelhoc'h her menez,
Evid ober prederien ha goulen nerz nevez.
Ker kend heb gortos hazrouez digand ho mail nevez,
Ar soudarded en hem daol war an diskibien ghæz,
Jesus buan evel eun tars en hem gav he-unan,
Hac evel-hen he komzas heb diskouez tam poan:
Va c'hanfarded, hemezhan, piou eo a glaskhit-hù?
Perac he maoc'h-hù hamâ, ha bers piou e tulnt-hù?
Habers penhou Israël, eo a teñhomp hemezho:
Evid destum Nazareth, e beo pe e maro.
Daoust d'ho c'hiezeier noas, daoust d'ho goulaouenhou;
Daoust ma zohant ker kounharus, daoust d'ho holl jarneou;
Meçzias a hanzao houtho heb troidel hebed,
Ma va-unan, hemezhan, eo Jesus Nazared.
Kemend-ze a lavaras gand ar vouez galhoudus
Pehini a ra sioulec môr, amzer tempestus;
Pehini a ra marvel pep amprefân ha dên,
Hac ive a ro buhez, dre c'hoëzaden hebken.

*N.* Ar soudardet hamâ,

A stok ho c'horf a goñez,
Ne rehont nemed krena,
Ne halhont ober hiez.

*K.* D'an trouz-ze eus he voüez skiltrus ba dreist humen,
Ar soudarded a goñezas a stok bo c'horf souden;
Iskariod he-unan a goñez koulz hac hen hall,
Keid' ma pljas gand Jesus ne haljhont ket finval.
Jusas a finv da ghenta p'her lezhas da ober,
Ha ker-buan en hem laka da boket d'he Salver:
Ha Satan eus he gostez a zak'h tost mad dezhan,
Hac eur gurunen tanus a zao a zihounthan.
A-boan grên hen deus Jusas, oc'h divoc'h ho Jesus,
Tosteat mad he vuzelhou, trubardus hac heûzus,
Na deu Satan d'he verka gand çzel daonedighez,
Dre ma hen deus peûrc'hreat braçza falhagriez.
Goude'r merk-ze ken hanat roet dezho gand Jusas,
Ar soudarded ker buan, henhan stard a grogas,
Ha ker-kend ho c'harnodhont donet dhe hama,
E-pâd ma lavar Jesus da Jusas kememâ:
« Trubard dizeûr, hemezhan, koûn mad her pez a rhez;
» Dre verk teneridighez, eta hem zrubardhez;
» Ha d'ar soudarded ker kend he zaoûern a hasten,
» Evid lakât warnezho, an hoûsrn, ar chaden. »

*N.* Pêr, o prederi ar gwal dighemer,
A rea ar soudarded kris d'he Salver,
A ghemer ar c'hleze en he zoûrn,
Skei a ra ganthan war ghement a stourm.

*K.* Ar guel eus a ghemend-ze, a zao meno Simon,
Ha dre n'a hell kenderc'hel, despez hen he galon,
He tec'houin he gleze, en hem laka da skei,
War ar re a dostea oc'h ba Vestr ar Meçzu.
Pistiga a ra eun darn, trouc'ha ra skoûarn unan,
Mes Jesus hen diarben hac he fareas ker-buan;
« O lavaret da Bêrez : « Va mignon paoneziut,
» Ha gand kalz c'hoëkoc'h moul, da urzou Doue pleghit.
» Me n'hem'eus ket a hezom a gleze d'ham difen.
» Rac n'hem'eus nemed gonlen digand va Zad skoren,
» Ha ker buan en hem gafe hamâ eun niver bras,
» A elez eus an êenvou, da henebi Jusas. »
Eler lavaret a reas, a ker-buan goude-ze,
D'ar soudarded en hem-ro da vea bleinet gathe;
Ar re-mâ heûn her c'haçzas dirac ar belec bras,
Heb truez hebed evithan ha c'hoas gand kalz a c'hlâs.
Iskariod ar gludas, en heûl a-zisbel,
Gand eur joa diskiantet hac evel eun diboël,
Mes he halfo a dremen ker-kouiz hac he fazi,
Goude beza he roet evid preis d'ar bleizi.

*N.* Neûze en em denn Satan,
Jusas a lez he-unan,
Da bredeti he dorfed,
Hac an droug-bras hen deus gret.

*K.* A-veac'h hen deveus Satan, he lezet he-unan,
Na deû Iskariotez da goûeza e saouzan,
O welet sklear he dorfed hac he c'hrevusded bras,
Henep Jesus Nazareth he Vestr, ar Meçzias.
Eus a neûse, n'eo mui ar joa diskiantet,
Eo a ruil en he spered, tra-hall her gra nec'het
Gwevadurez kounharet a ghemer anezhâ,
Hac a ro dezhan hioul da vont d'eu hem grouga.
Debret eo gand an hanken, n'hell mui herzel houthi,
N'hell remsi e nep-leac'h, n'hell nemed troi, ha distrei:
Ker bras eo he nec'hamant, n'oar petra da ober,
Koûna' ra en hem laza, flastra penn oc'h mogher.
War-zû templ Jerusalem he-za en eur hoûela,
Dindan he volzou goarec, e teu da zrougliva,
Bale' ra evel eun dên, gand he benn trivilet,
Krenvan en he hizili hac he zend diskrignet.

*N.* Klask a ra pedi,
Ne hall ket heu ober,
Hebken he ghevridi
A ra gand kalz halter.

*K.* Hezvean e teû he spered da brederia pedi,
N'hell koûna e nep doare hen disterha him;
Strutuilhet-holl he taolas oc'h treid ar veleien,
An haour ho devoa roet, 'vid prên Rone'r Jusevien.
Gand terçzien ha gand halter en hem gav buan poulzet,
War-zû ar c'henta leac'h, m'hen devoa kalz hurêt,
Hac heuo en hem laka da grial 'vel diçzervel,
Maro, maro da Jusas, ret eo dezhan mervel!!
Eur vech maro hemezhan, n'hem bo mui a hanken,
N'hem bezo mui a reac'h na rebech birviken;
Na chomhomp nac er boan, nac hen eur vêz ker bras,
Marvhomp, marvomp-tâ Jusas, daoust petra eo ar glas!
Ne deo ket ken dicz mervel: seri-lagad eo hebken!!!
Mes siouas Doue Moises, oc'h pep dên hen difen;
Na lazi dên hemezhan, n'en hem laz ket ive,
Rac goude-' beza great the duio d'ham c'haout-me.

# KAN SEISVED.

## Divez dizeûr Jusas.

*N.* Jusas ne c'houlenhas kuzul digand dên,
Rac-ze en hem daol war he benn her vouîlhen:
O kredı dont d'en hem zihankenia
En hem daol hen eur fazı dizeurha.
En hem dızober a ra dioc'h poanhiou ar bed-mâ,
Evid gouzaon her bed-hall poanhiou ar re houaçza ·
O tec'het dioc'h poanhiou hir, heûzus, mes tremenıad,
En hem atrink e poanhıou heûzuçzoc'h, muioc'h hırbad.

Poanhiou ar bed-mâ, zo tremenus,
Poanhıou ar bed-hall a zo hırbadus.

Gouzzon a ra babaoûe oc'hpen triveac'h-kand vloaa,
Heb beza deraoûet mad nac arnodet c'hoas.

Hevel kalz kanfarted,
Jusas ne selaou ket,
Kuzul ar skiand vad,
Ne glask ket he c'herc'hat;
Heveldo e tispris,
O lavaret hen ho ghis;
Na deus Doue hebed,
Da zrasta an torfed.

Gand an dud età hep na feiz na reis,
He lavar treus-komzou haleıs.

*K.* Hoghen Doue Moisez ne deo nemed eur gher,
Ha ne houn petra eo, n'her c'hlever n her gueler;

Va Done-me eo gwevadur, ha gourc'hemen a ra,
Ma tuigo hamâ da vervel, o tont d'en hem laza.
Marv etâ bremâ loüed; reûzeûdik, krêna 'rhez,
Evid ar vuhez-mâ c'hoaa ha c'heus kalz karantez.
Mes penaos beva c'hoas, o veza bêz toulhet,
Gand dha zaonern dha-unan. henhan' vezhi taolet.

*N.* Hevel an dud diskredus,
Jusas a lavar fonnhus,
N'eus evid dên ene hebed,
Da veva her meas ar bed;
He hergui kalz a rehas,
Ha dizhi he lavaras.

*K.* Ha the ene bouilhenhus, pini a boüez dha benn,
A lavar heb ehan din-me, ne varvhi birviken;
Na gred ket evid kreski din-me va hankeniou,
Beva goude va maro, ze a zo faziou.
Hïa m'hen toü, the varvo, ker koulz hac ar c'horf-mâ,
Da bini esklavourez, hout bet bete vremâ:
Halo eun taolic c'hoas, eun torfed diveza,
Ha neûse'vezo guelet he zhout heat da netra.

*N.* An taol a ya da veza roet,
Dirac daoü dest heno en hem gavet;
Koulmet mad eo ar gorden,
Ha staghet oc'h ar wezen;
Jusas a laka henhi ha benn,
Riskla' ra.... ha déhot a denn.

*K.* Daou vikad eus an ëenvou ho deus heûhet Jusas
Hen he ghchen he chomhont ho daoü siouülec bras,
Hac unan eus anezho glac'haret kalz meûrbed
O welet an dizcür-mâ, e dare bea kolhet:
A lavar ken truezus d'he ghên-vreûr evel-hen,
An dên-mâ ham'eus miret gand baked betec-hen,
Hoghen n'hen deus biskoas great vân eus a-c'hanon,
D'hit etâ her roan bremâ, va c'hen-breur *Abaddon*.
The eo an eal ar maro, brmâ m'her lez ghenêz,
M'hem'eus karet anezhan kalz e-pâd he vuhez.
Falvezet eo bet din-me, he welet eur vec'h c'hoaa,
Rac kalz bras me her c'hare; her c'haret a rhan c'hoas.
Ghenêz-tha, me lez bremâ, Jusas ar paour keas,
Ar Peûrbadus her goulen gra' ghiri a Jusas,
Va foelhad-me zo great, pa zeraou dha him,
Gra bremâ hervez Doue, gra bremâ a ghiri.
Pa fell da Zona rei benhos, ma 'vez atao kaçzet,
Pa fell dezhan malhoçzia, the a vez digaçzet,
Gra etâ bremâ hervez m'hen deus gourc'hemenhet;
Me n'halhan bremâ pelhoc'h, kên-tra nemed tec'het.

*N.* An eal *Ithuriel* he zremm a guzaa,
Trei a ra he ghein an teac'h a ghemeras.
*Abaddon* oc'h Jusas a sell kalz ha dû,
Ha gand eur voüez rog a lavar dioc'h-tû :

Komzou spountus meûr-bed!

*K.* Dêu kris ha dên dizeûr, m duio da goüeza,
War dha benn ker pec'hedus, ar goad a rhez skuilha,
Dên doüarec, preon doüar, mouga' rhez da heol,
Aotrêt he c'heus ar maro, mont a renkhes da goll!
Heol benhighet ha gaö, en hem guz-tâ honnthan,
Ha the bankou ar maro, tosta hamâ bremân;
Bêz yên en 'hem zigorhit ha c'hwi dismantr c'hoëro,
Dighemerhit ar preon-mâ, rac tost eo he varo.

*N.* D'an trous eus ar voüez-mân,
Jusas a gred klevet mouez Peûrbadus,
Hac en he halter, he preder en him Jesus,
War ar groas darn da vervel,
Ha lavaret a ra ueûse hen ha halter,
Goad a c'houlenhez, zada haze, kemher.

*K.* Ha ker-buan oc'h ar gorden en hem zao a zispil,
He zaoülagad a sounha, he vleo a zeû bihil,
He beûltrin ber-halanec, he vuzelhou pleghet,
He zaoüern ho deus souden ha vouzelhou tenhet.

*N.* Hentrailhou didruez ha kaledet,
C'hwi a hïoa kris, c'hwi a hïoa zo-ken mudet,
P'hen devoa Jusas he Zooc trubardet
Leal eo deoc'h beza bremâ frezet!!!

*K.* *Abaddon*, eal ar maro, gand heüs a barghlas!!
Hen he greiz kaloun Jusas, souden en hem vrevas,
He ene c'hoas gwskoude, oc'h he gorf a zalc'h stard,
Hoghen gand sell *Abaddon*, hen distag, hen dizarb.
An habec eus ar vuhez, o veza bet tec'het,
A zeû da veza eun dra, ha frank ha skân meûrbed,
Koûnia a ra gwskoude, kizidik eo ivez
Hoghen oc'h poan, levenez pe oc'h tristidighez.
Evel-ze ene Jusas a hell koûna kalz c'hoas,
Hac a c'hars he gorf maro kend ma her c'houiteas,
Ha lavar en he henkrez, Jusas zo tremenet,
Maro eo a gwirionez ha maro ne deo ket.
Ar c'horf-ze a zo haze, a zo gwir gorf Jusas,
Divuhez eo ha skournet, va restad eo stouas;
Hoghen m'en hem wel beo ha guelet a rhan sklear,
E padign da virviken hen hisfound pe hen hear.
Great hoûn gand ar Peurbadus evid padout a-tâo,
Ne vign biken dismantet, kaër skei-vo war va fao,
Va skeûden a zo goulho, tenval eo a nec'hus,
Hac an dra a c'houzanvhan, a zo meûrbed poanhius.

*N.* O velet he stad nevez,
Jusas kalz en hem zoñez,
Hac evel ne hoar ket c'hoas,
Pelheac'h he zaio sioñas,

Hen he benkrez he preder, he lavar :

*K.* A-betra hoûn-me deûet, petra hoûn-me bremâ?
A merc'h d'an Hân e vhen-me, pe d'an itroun Gohân?
Me wel eur skeûden skrijus duhound war ar grec'hen,
Ker skrijus ha ker spountus ma ra dign koll va fenn.
Alhes! ne ket beb habec eo he strufuilhan-me,!
Rac ar skeûden a welhan eo Barner doüer hac ée!
Malhos dhit ene Jusas, malhos ene daonet,
Hen hem denn dindan menez, kea pell d'en em guzet!!!

An eal neûse he bleïnas,
An despet dizlu he c'haçzas,
Da welet eun harwest ro vras:
A-zioc'h menez Kalvar he lakeas.

*K.* *Abaddon* eal er maro, etao en he c'hever,
Gand he zourn holl galhoudec, a zeû buan d'he c'hemer,
Ha war eur goabren denval e teû buan dhe skleja,
Oc'h he derc'hel eur penbad a-zioc'h ar *Golgotha*.
A-c'hano gand he gleze a zalc'he hen he zourn,
He ra d'an ene selhet, daoust peghemend he stourm,
Oc'h er grons war behim, Mab an Tad Peûrbadus,
A c'houzaon poan ar vraçza, 'vid ar bed torfedus.
Preder, hemezhan bremâ, o ene gwal-heurus,
An hangoum, ar poaniou, eus dha Vestr, dha Jesus;
Ah! ne fell ket dhit selhet, distrei a rhez dha benn,
Kaër e po en hem gorda, hen ober a rhi krenn.
Niver mar ghelhez bremâ ar beradenhou goad,
A red eus ho c'houliou, da wenha, da neatât,
Holl bec'hejou an holl dud e glask ar skôr henhan,
Hoghen the n'belhes gortos trugarez diganthan.
Warnot-the eo e kouezo, holl bec'hejou ar bed,
A boëz bremâ warnezhan; holl the vezo broustet!
Ar Christ hen deus faëzet : ha klevet mad a rhez?
An elez oc'h he veûli, gand kalz a levenez.
Dioñalhomp d'ho distrei, dioc'h el levenez-ze,
Lezhomp-nhi holl da gâna meûleudi Den-Doue;
Bezhomp hon daou sioulec ha na rehomp trous hehed.
Debomp a-c'halen-tà bremâ, d'al leac'h ma tlehomp monet.

*N.* Neûse an eal her sklejas war eur goabren huel,
Betec an hoabl hoelha he teû d'he sevel.

*K.* Hen treïna' ra a nevez, sevel a ra ganthâ,
Hen tuhoûnd d'al loar, d'an heol, bete'r stered pelha,

Ho daou en hem ehenhont, war stereden akodus,
Pini a ro sklerijen d'an holl draou krouet ha kùz.
A-c'hano eal *Abaddon*, a ziskouez da Jusas,
An èen hac eun darn ive, ans ha gaërantez vras;
Sell ene paoür hemezhan, zada haze loden,
Dlet de vignouned Jesus, rac kolz o d'ho oc'hpenn.
Enr goabren hiell her golo, c'hoas oc'h da zaoülagad,
Gwakoud'en desped dizhi hac o c'heveçzàt mad,
He c'helhez c'hoas dremwelet, darn eus an heürusded,
A-c'heus-the dre dho fazi, ene dizeür kolhet.
Guelet e rhez diana, deoüzec kador hen haoür,
Unan enezho great evidhot, va hreùr paour,
A chom goulho e-c'hanhot hac a vezo roet,
D'enn-hall gwelhoc'h evidhot hec oc'h Done gwel troet.

*N.* Strufuilha' ra an trubard,
Klask e ra tec'het dioc'h gward;
Gand guel kroas eo bet spountet,
Hac o welet hen deus kolhat,
Madou peùrbadus han èen,
He c'harghil, he tenn e-drên.

*K.* Ena Iskariotez, o selhet oc'h ar groas,
Hac o welet he Jesus o verval benhi c'hoas,
A goüez e gwenvadurez; hoghen pa wel kolhet
Kemend a vadon ganthen, he klask en hem guzet
Ar guel a eur c'holl ker bras, a ra dezhan kalz gloas,
Dont a ra da hirvoudi oc'h en hem welet noas,
Huanada, torticza, krial e ra kalz meùrbed,
Hac eus e ward en eal, he klask en hem dec'het,
*Abaddon* her hamas, o lavaret dezhan:
Chom postec va dizeür, chom hevel roc'h haman,
Predar kalz her joausded, a-c'hens bremâ kolhet,
Hac he welhi buan skloar, dha hoanhiou delhezet,
O veza-ze lavaret, *Abaddon* a hignas,
Betec an Holl-Galhoudec hac he santual bras;
Evid dont da hazeùh hu holl c'halloudeghez,
He wiriou, he lealded, ivez he zoüelez.
Goud'eur beden birvidik, hir e kever Doue,
*Abaddon* da gaout Jusas, a zistroas hadarhe,
He wat heùn huan her bleïnas, d'ar penn pelhe ar bed,
E-pelheac'h her gortoze, niver kenvreùdeùred.
O veza harhu heno, he kleo souden kalz trous,
Turuhall, soroc'herez, pero holl her gourdrous;
Kelz sperejou pensoded heb nac urz nac unvan,
Havel takadou kelhïon, gualet dioc'h nôz en hân.
Mibin hras en hem zavhent, he minihi an hear,
An ene hemzivadez, holl ho guele sklear,
War-zû benhi o pignet, 'vid he digbemeret,

Betec al leac'h-zo roet, dezho evid kerzet.
  Heno krenn he c'heanhont ho rederez goüez,
Evid gortos an eal hac he heskiavourez ;
A benn-herr eal *Abaddon*, en hem strunk hen ho c'hreis,
Hac evel eun tars kurun, ha c'herhu gand he breiz.
  Treüzi a ra ho zakad, monet a ra ractal,
Beto perçzier an ifern ha dirac an hôr dâl,
Heb dala he ro urzou, d'an daou eal seraphin,
Da zigheri ho ifern d'ar preiz pini a dreïn.
  An daou seraphin gwardou, o vea hanavezet,
Jusas an trubarduçza ens an holl drubarded,
A sent buan oc'h *Abaddon*, ha zigor ho dôriou,
Evid taol an trubarder, a strad an iferniou.

*N.* Jusas war ribl ar punçz infernal,
A zo postet mad gand an eal ;
A-c'hano ha ra dezhan selhet ;
Oc'h al leac'h ma tla beza diskenhet.
  Hoghen penaos eñ hem hincha
Dra he hend disken henhâ !
N'eus nac hale na gwenoden,
Dre bere e c'haffet tremen ;
Kenend a helber da ober
Eo war ar penn en hem deûler !
Tra spountus hac henkrezus ! ! !

Hac evid gwir :

*K.* An hend da zisken heno, a roe meûrbed henkrez,
Ne welet na ravenhic, na karhend heb kalz drez,
Al lagad ne zizolo, nemed gherhec ha mein,
Frailhet gand eun tân-glao, tumad war ho c'heïn.
  Ar spountel-vras a weler, e traôn an hisfountou,
Gand he dremm lous, droughset, he daoulagad goulou,
He bleo sounn en hem zavet, ha holl dend diskrignet ;
O nijn war-zû Jusas, hevel eur gounhared.

*N.* O welet evel-ze ar gounhar,
O tont dezhan gand eun dremm dispar ;
O tont ken hastet war-zû henhan,
Jusas a glask buan en hem denha ;
Rac guelet a ra heb mâr,
E c'herhu ganthan gwal heb he bâr.

Evel-ze :

*K.* Jusas a hentent bremâ he badelez heûzus,
N'a hell prederi henhan, nemed gand spound skrijus,
C'hoand hen deveus da dec'het, rulha' ra kounharet,
Mes gand dourn tear *Abaddon* ho zeo souden reizet.
  Gand he zourn kleiz an eal, a zalc'h he benn pleghet,
Hen he zourn deou ha gleze, he ra dezhan selhet,

E goüeled punçz ifernus, hac he lavar rokoc'h,
Zad' haze leac'h tud daoaed ha dha hui pelhoc'h!!!

*N.* An eal e rebech de Jusas,
He vuhez fall, ho bokou ghidas;
Neüse war he benn hen taolas,
Da hoüeled ar punçz doûn-ze, sioüas!!!
Hac evel-hen c'hoas he lavaras:

*K.* Ar Christ er groas-zo maro evid lignes Adan
Hac evid ho diarben dioc'h al lea-mâ a dân,
Mes ho varo delhezus n'hell beza talvoudus,
Nemed d'ar ra a hazeûl hac a gâr-mad Jesus.
The c'heus nac'het anezhan, the c'heus-hên trubardet;
The zo kaos eus he varo, the a c'heus-hên gwerzet,
Kea gand da haour-tà bremâ, d'ar penn pelha'n ifern!!!
Ha Kêr-buân hên taolas, hen hisfound war he gbern.
O vera great an taol-ze, *Abaddon* a zistro,
Da gaout an Tad Peûrbadus, hac heno he c'horto,
An urz evid distrei de wasta pep trubard;
Diboaltut-tà breûr kristen ha dalc'hit war ho koûard.

# HEISVED KAN.

*N.* Prederenhou talvoudec war an ene,
Ha pe ghen dizeür ha ve nep ha c'holfe:
Tenhet hint eus a drubarderez Jusas,
A bini ar c'holl zo dreist pep koll bras.
Ar c'holl braa truhulhus a ra Jusas,
A vez haliez great gand kalz re-hall sioũas,
Rac o tont da derbi lezen ho Doue,
Eveldhan e kolhoat ivez ho ene.
Prederhomp-tà hremâ hac hasthomp,
Da walenha mad mar ghelhomp,
An dounder a walaür Jusas,
Hac al ledander eus he c'hlas.
Kemend-ze holl a welhimp sklear hac hanad
Eus an ena ar pris, o prederia mad;
Ar vrasder eus an ene hac ha huelder,
Bus be c'holl dizeür a ziskoũez sklear an dounder.

*Prederhomp-etd*
*Hac haraoc pep-tra:*

War an daloudeghez eus an ene,
Ha war ar pez a dlehomp dizhi iva;
Dre ma zeo eus an holl vadou ar braçza
He c'holl a ve evidhomp ar c'holl haoũaçza.
Ar c'holl eus an ene a zo ar c'holl hraçza,
Eus a holl golhou an den he zeo an dizeurha
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . hac evid gwir:
Eus an holl walhou her bed-mà,
Maro ar c'horf eo ar houaçza
Hoghen hoũaçzoc'h eo gwscouda,
Ar gwal varo eus an ena.
Prederhomp stard hen daou dra-mà,
Daou dra bint an talvoadeka:

Maro ar c'horf-zo truezus,
Maro an ene a zo heüzus.
An habec eus a ghemend-ze
Eo abalamour an ene
A zo peürbadus evel Doue,
Hoghen korf ne bat ket keid-ze.
Evel an holl draou great a zoüar,
A nevez he tistro e doüar;
Ene great gand Doue eus he groüen,
Eveldhan a bado birviken.
Ar c'horf eus an doüar tenhet
Eur vech m'eo benhan diskenhet
A zilam digand Map an Dén
Pep poan her bed ha pep hanken.
Hazalec beûr he dremenvan,
Korf her bêz a c'hortos dibaoan,
Ar varnedighez diveza,
Bete neûse he c'hell chana.
Hoghen, ene mar deo daonet,
A c'houzanvo poan direizet,
O c'hortos ma vo a nevez
Dizavet he c'horf eus ar bez.
Neûse e ranhint ho daou,
Heb beskem bo holl boanhiou
Hac e-pâd an holl hirbad bras,
He c'houzanvhint hevelep glâs.
Gwal-eûr Jusas eo bet benhez
Leski a ra hen tân griziez,
Heb truez hebed nac ehan,
Habaoue heûr he dremenvan.
He gorf goude ehan ar bez
Oc'h en hem zevel a nevez,
A ranko ranha gand ene,
Holl boanhiou an ifern ive.
O Jusas, ô dizeur!
Hêu zo bras dha zroug-eûr;
Rac dre dha biçzouni vras,
Hout en hem zaonet èhoüas,
An ifern evid biken
A vezo-tâ dha loden!!!
O paoür-keas redzeüdic,
Milhighed ha kolhidic,
Dha vuhez a c'heus kolhet,
O veza dha Zoue gwerzet,
Dha gorf a c'heus kroughet,
Ha dha ene daonet!!!
Evid tregont diner,
Garhedon ken dister;

Da wirvikên devi,
Hac heb ehan kounhari;
O pebez sôtôni,
Kriçza melankouni!!!
Hen a goüez truez houzhot,
Hac oc'h nep heveldhot,
En hem lez bea treïnet
Dre un tech direizet.
Eveldhot ha kolhont,
Eveldhot ha taônhont,
Ho ene hac ho buhez,
Evid badaoüerez!!!
Koûnhit stard hen dra-mâ,
C'hwi pini a lenn hamâ,
C'hwi pini a zelaou
Prederhit mad ho taou.
Dioûalhit mad ho c'hene,
Rac ho praçza mad ha;
N'eua tra talvoudekoc'h
Her bed-holl nac henhoc'h.

*K.* Pa zeo atâ hon ene eur mad a zreist pep mad, Prederhomp kead mont larkoc'h waraezhan eur reûçziad, Guelhomp ha zaloudeghez hac ar pez a dlefhemp, D'ober evid ha faska ar gwelha ma c'helfhemp.

E-toñez an holl draou kaërha, krouet gand Doue her bed-mâ Korf an den hac he ene a zho ar re ghenta, Hac aus an daou-mâ c'hoas ene eo ar bracza, Ha-raoc ar c'horf pep ene a zalc'h ar renk huala.

Kemend a hell map lagad da welet dindan heol, A denn ho deraoüeghez hac ar pez ma-zhint holl, Eus a zanvez ar bed-mâ; danvez an hizelha, A helher da bredeni, evel an disterha.

Deraoüeghez an ene a zo dishênvel bras, Rac eus he gherc'hen santel doüelez ho zenhas, Ha dreist holl graouadurien hen deveus ha savet, Na deua netra kan hual hac eun ene kroüet.

Sul dostoc'h m'hoar da Zoue, aul huelhoc'h e zoar, Hoghen n'eua netra tostoc'h da Zoue war an douar, Eghed ma zeo eun ene tenhet eus he greïzen; Na deus-tâ tra her bed-mâ, pâr d'eûn ene kristen.

Ar roue David he-unan, a gred stard kemend-ze, Pa lavar en e psalmou hac o koumz oc'h Doue:
« P'ho c'heus krouet emezhan an êen hac an doüar,
» Ho kher, ho tourn da birha, ho zenhas ens an hear.
» Hoghen pa falhas goude, deoc'h dont da groüi an dên,
» E krogjoc'h gand ho taou zourn, hen eun tam douar yên,
» Hanezhan gaud c'hoüezaden, ha rejoc'h eur gwir gour,
» Ha kên hêavel mad houzoc'h evel daou vanhé dour »

An draze sklear a ziskoüez penaos Doue a lakéna,
Diou vech mutoc'h a gheflusk evid an dên p'her greas,
Eghed na renkas ober pa groüas ar bed-mâ;
An êen, ar môr, an doüar, p'ho zenhas a netra.
An hubek a ghemend-za, eo dre ma zeus e dên,
Dion ved : unan speredec; heben guelus hebkên:
Evid ober pe daou dra, Doue a rank kemeret,
Ae oater mui a gheflusk eghed pa reas ar hed.
A holl oberou Doue n'eus nemed goûr hebkên,
Evid ober pe hini, dont anezhan e benn,
Hên defe ranket diou veac'h dont da oberia,
Da ghenta 'vid her c'hroüi, ae heil 'vid her prena.
Kenta oberidighez hên tenhas a netrâ,
Hac an heil eus a bec'hed a zeû d'he zilama;
Hoghen er stad a bec'hed 'vid goûr a hioa gwaçzoc'h;
Eghed na doa an netra a piei hoa kentoc'h.
Ae holl draou krouët her hed-mâ, no selhont oc'h Doue;
Nemed dre eur reudur, ganthan krouët evid-ze:
E-leac'h goûr a sell hounthan dre zion reudur vras,
A berè, aoaa krouet hebên ne houé hiskoas.
Dre ar vertne a Jesus oc'h en hem ober dên,
War drôn kaër he zoüelez, goûr a denn d'he ghichen,
Ar pez a zo evithan eun henor an disparha,
Pini ne reas hiskoas d'aa elez huelha.
Goude-tà holl kememâ piou n'a vo saoüzanet,
O prederia huelder an dên gand Doue krouët?
Peleac'h e vo an hini n'a reïo kals a stad,
Ens ha eee bet tenhet, a galoun Tad ker mad?
An ene, eme eun Tad, a helhomp da c'hervel,
Ar skeûd a eno Doue; eus he saoüern santel,
Ar pean-oher ar hraçza, c'hwezadea he spered,
Hac eus he holl oberou, er c'haërha hen deus grêt.
O kraoüadurez heûrus eus a bioi an Tad,
Zo divrec'h holl galhoudek hac he c'hoanteghez-vad;
O! hên a zo diskiend, darn vraçza tud ar bed,
Pa zeûhont da zua ho ene ha d'he c'holl dre bec'hed.
Chetu haze gwskoude, gwel-eür heûaas Jusas,
Chetu haze dolhentez, eus kalz a dud divlas,
Ens kalz-hall a Grîstenice hac a zaoa ho ene,
Hac evid badaoüerez a dro ho c'heïn d'an êe.
Dêhomp c'hoas larkoc'h gwskoude he prederhomp hirhoc'h,
War gaëreatez ae ene pini zo kalz kaërhoc'h,
Eghed pez-zo a gaërha ha karantezuçza,
A zoüezuçza c'hoas a touez an traou kaërha.
Dre heso ehi a welo, peghemend hoump kahlne,
Ha peghemend e tlefhemp beza ive mezus,
Da veza bete-vremâ, kêe nebeud ho c'haret,
Hac o leac'h mad ho faska d'he beza dilezet.

Lakehomp evid kemend-ze hor spered da goûna,
Ha taolhomp hon daoulagad, evid prederia,
Oberou Doue ker skedus, gread evid hon tenha,
Hac ober debomp he gared dreist pep-tra ar muia.
Prederhomp ar sclerijen, koërentez-vras an heol,
Al lughern eus al loar hac eus ar stered-holl,
Sked an haoûr hac ar perlez, ghened ar bokejou,
Ha kalz-hall a draou skedus, a weler her bleûniou.
Prederhomp mad kaërentez ar gwaz kên diçzhênvel,
Ha kemend hall a gorfou daoust ma renkhont mervel,
En hem zaoûzanhomp ive, o prederia-'r ghened
Hen deus war bep haneval, an Aotrou hastenhet.
An holl benhoberou-ze eus a c'halhoud eun Doue,
En hem gav holl dastumet e korf goûr gwskoude,
Hac anezhan e rehont eun dastum ar c'haerha,
Ha war he zremm ho gueler o tont holl da lufra.
War dremm an dên en hem zalc'h an ho!! gadrenteçziou,
Hen deus an Aotrou skignet a gleiz hac a zeou,
War ho holl groundighez ha guelus ha kuzet:
Ha dre zo korf an holl dud eo kaërha tra zo kroûet.
Ha gwskoude ar c'horf-ze ker skedus ker brao great
Hac a ra da bep kaloun dont d'en hem zaouzanat,
O selhet hobken hounthan, mui oc'h her prederi,
A zo ober an ene a gûz he bizili.
An ene a ra dezhan beza hember laouen,
Hember mar deo hankeniet, he iskoûez he hanken;
Eus ar c'horf an holl hieçziou, eno eo oberer,
Eus a ghemend zo henhan he zeo an igignher.
Eus a zanvez disterhoc'h eghed na deo tam pri,
An ene a ra eul lestr karghet a goanturi,
Skedusçzoc'h eghed stered a lughern en hoabl glas,
Kaërhoc'h eghed ar perlez, o lura her môr bras.
Gand habec-tâ Sanl Amgroas, hen deus bet lavaret,
E-zeo korf goûr ar biaçza, a holl marzou ar bed;
Petra' helhimp nhi etâ, da lavaret goude,
Eus talvoudeghez ene hac eus he c'haerente?
Pa na deo-tâ hor c'horfou ha gand ho holl ghened,
Nemed hebken eur skeûden eus an ene krouet,
Piou na vezo soûezet mar kâr prederia,
Eo dastumet hen ene kemend zo a gaërha?
Ne deo ket hebken strolhet en hon ene ker koand,
Ar pêz a zo a gaerha e toûez an holl draou koand,
Hênveledighez Doue-zo henhi ken hanet,
Evel dremm e melhezour pa ve dehon diskoûezet.
O! breûr hên-zo-tâ kaer an ene eus an dên!
Ha a zo mil gwech heûrus da gaout henhi hebkên,
Hênvelighez Doue pini-zo ker skedus,
Ma ra tridal an elez hac an holl re heûrus.

Hervez Santez Thereza ha kalz sænd hall ive,
Koũna he zeo eun ene, hênvel mad oc'h Doue,
Zo mui eghed a ranker, 'vid bea saoũzanet-holl,
O prederi-'r gaërentez eus an eneou-holl.
Ena zo bet he-mezho lakeat e korf gand Doue,
Evel eun harwez hanat demeus ha zoũelé;
Lakeat hen deveus henlu he gaërentez dispâr,
Evel hen eur melhezour a ziskoũez he holl c'hloar.
Dra ma zeo en hem guzet Doue henhan-he-unan,
E-zeo falvezet dezhan en hem lakât e-pân,
Hen eneon hen deus great 'vid bea hanaveret,
Dra he hênvelidighez hen deus henho lakêt.
Doue hen deus lakeat, ker bras ghened henho,
Ma zeo deût holl da veza orgeder anezho,
Rac hervez lavar eun 'Tad : « Eun dudi hint dezhan
» Ha dirac he zaoulagad hetus bras ho guelan.
» Ker bras eo bet he orged evid ene an dên,
» Ma hêa deus her lakeat eus ha drôn da zisken
» Evid enaoui-'r goulou eus ha zênedighez;
» Ha klask dre holl eun ene, perlezen ar perlez. »
An holl Sænd en ho goude o vea hanavezet,
Ar pris eus a eun ene n'ho deus tra hespernet,
Evid gounit anezhi, ho deus zo-kên redet,
E tail da goll ho buhez bete-'r penn pelha-'r bed.
Goude-'r pez hamâ' glevhit war an dalvoudeghez;
War gaërentez ho c'hene, ô kristen kristenez,
Ha c'hwi a helho pelhoc'h haçzanti gand netra,
A ghemend he lakafé gand netra da zua?
Ho pezhet età pelhoc'h karantez evithi,
Ha deskhit dre guemend-ze penaos he frederi,
Dioũalhit dre ar pec'hed da louza eun ene,
Ha deus dra ha c'haërentez gounezet kaloun Doue.
Na golhit ket eun ene pini dra he ghened,
Ha deveus roet dhe C'hrouer kemend-hall a orged,
Pini zo gwestlet dezhan evel d'he gwir fried,
Mar duhit biken d'he louza he rebot eur gwir dorfed.
Hanavezhit-tâ pelhoc'h ar pris eus ho c'hene,
Ha lakhit ho c'holl boan d'he c'haret kalz goude,
Rac pa zeo karet kemend gand Jesus he fried,
He tlhit ha c'haret ive dreist kemend zo her bed.
Evid ho toughen muioc'h da eur seurd karantez
Leverhomp c'hoas eur gheric war he zaloudeghez
Rac hon ene evidhomp, a zo ken talvoudus,
Na dlefe ket an drazo baza dehomp henoũus.
Eur vech-tâ c'hoas leverhomp a tâl mui hon ene,
Eghed eur rouantelez hac ar bed holl ivé,
Rac ato a lavarer eo gwelloc'h kalz divez,
Eghed kemend a rear evid dont d'hen direz.

Hoghen m'her goulen houzoc'h, pe 'vid divez eo great,
Ar bed hac an holl draou, gand Doue henhan lakeat?
Kroüer hen deus great ar bed-mâ ha kemend zo henhau,
Evid da gorf dên talvout, hac holl ho lez ganthan.
Hac evid petra c'hoas beza great ar c'horf-ze?
Ha perac beza roet dezhan an holl draou-ze?
Ar c'horf-zo great gand Doue, 'vid ene heberc'ha,
Vid galhout e pep amzer nos a deiz he c'héela.
Hoghen ene he-unan ne deo gand Doue kroüet,
Nemed evid he c'hloar ha mont d'he heüraded;
Evel-ze bras ha bian e tlehomp paska ene,
Hac atò he c'henderc'hel war gwenoden an ée.
Holl e renkhomp he skoaçzia hac he derc'hel her stad,
E pini holl e karfhemp beza he lekeat,
Evid mont dirac Doue hen heûr eus hor maro,
Rac-ze dalc'homp enzhi gwerc'h ha santel atò.
Talvoudeghez oun ene, a zo dreist pep-tra holl,
N'hell orhuout braçzoc'h gwel-eür eghed na ve he c'holl,
Hac eur vech ma vez koüezet hen hufnund diveza,
Netra ne halho biken a-c'hano he zenha.
An traou gwestlet da Zoue ha sakret evithâ,
Na helher na da brena, nac ive da wersa
Heb eur pec'hed ar braçza a c'halver *Simons*
Eur scârd ober a laka en habec da zaom.
Eoc evel traou sakret ne deveus pris hebed,
Nep he c'holfe, he gwersfe, a rafe eun torfed,
Hoghen an torfed braçza torfed an torfejou,
Hac evid nep her grafe, gwal dreist an holl gwalhou.
Hoghen dont da zua ene, dre-'n disterha pec'hed,
A ve siouas he gwerza, daoust ma zeo bet sakret,
Ha gwestlet mad d'he Doue e dour ar vadiçziand,
Dre-zo n'halher he gwerza evid haour nac orc'hand.
Kemend a helfet rei evid gwerz eun ene,
A ve atò re zister, nemed eun Doue he ve;
A-c'hano, vid he frena, eun Doue hen deus ranket
Skuilha her groas he holl c'hoad, beza henhi staghet.
Chetu an daloudeghez eus e ene eun dên,
Ne deus nemed goad eun Doue hac he sâlfe hebkên,
Rac ar Furnez peürbadus ne ket en hem fnziet,
P'he deus evid he frena, her groas he c'hoad skuilhet.
Savhomp etâ habez hon daoulagad d'ar groas,
Ha prederhomp pe gher kær da Jesus e koustas,
Prena dehomp hon eneou pere hor boa kolbet
Ha gwerzet d'an herouand o koüeza her pec'hed.
Kemend a ro d'hor prena a zo kên talvoudus,
Ha dre heno o tiskouez déhomp hor Salver Jesus,
Penaos e zeo hon ene a eun dalvoudeghez,
Ha ne dâl ket nebeûtoc'h eghed an doueiez,

Prederhit-tà haliez ar poëçziou a pere
Oc'h bet poëzet gand Jesus; pignhit benho iva:
O welet petra henho, Jesus a lakeas,
Eus ho c'hene c'hwi welo an daloudeghez vraa.
Evid ho prenadurez n'hen deus henho lakêt,
Nac arc'hand nac haour ive, evid beza poëzet,
En hem daolet hen deveus he-unan her poueçziou,
Dre ma zoa ret poüez eun Doue da sevel pec'hejou.
Dre eun hevelep ober hen deveus her great pâr,
D'he zouelez, dha vrasder, pere a zo dispâr.
Hac o vervel evidhomp ha uskoüez da bep dên
Pe ghen talvoudec eo an holl natur humen.
E kreiz braçza dismegançz goûr a ioa diskenhet,
Dre he bec'hed hen devoa en hem dheleberêt;
Hor Salver dre he boanhiou a ra dezhan guelet,
Peghemend a dâl eur goûr hac he ena krouet.
Jesus a deû d'he brena gand he c'hweçzieghez vad,
Ne doa ket dianaoüdec eus a bris ar marc'had,
Gand lealded he paëas feûr he brenadurez,
Evid dên, diskouez didhe peghemend ho tâhez.
Ha! Map Doue evidhomp hen deus roet he vuez,
Ha sada ene kristen peghemend a dâlez,
En hem foughe-ta bremâ kemend a ma kiri,
Ne dâlez ket nebeûtoc'h eghed Doue *Map Mari*.

*N.* Kemend holl a ra Doue evid hon eneou,
A ziskoüez sklear ho huelder, ho delhezou;
Prederhomp-tà c'hoas kemend-ze da zìveza,
Ha na henouhomp ket re vuan war ghememâ.

# NAVED KAN.

*N.* Eun dra gaër zo c'hoas hac a ziskoüez,
Eus an ene an dalvondeghez,
Habars-tà ar penbad-mà peur-ober,
Leverhomp c'hoas warnezhan eur gher;
An eal mad eo, roet da bep-unan,
Kânhomp-tà bremâ ivez anezhan.
Ar gward hen deus Doue roet dan dên
A ziskoüez eo he zerou bebkên,
A daloudeghez hac a eur pris ker bras,
Hac ar braçza mad zo bet biskoas.
Ar pez-zo kaër bras ha talvoudec,
A zioüalher gand kalz a haked,
Ha sulvui ma zeo eun-dra talvoudec,
Sulvui hor mirer gand kalz baked.
D'an traou a bris huel ha talvoudeka,
E roër gwardou huel hac ar ro welha,
Ha sulvui ma zeo talvoudec an dra,
Sul huelhoc'h gwardou a roër dezhâ.
Da zioüal rouanez hac ar briŋzed,
Ne lakear ket bebken ar soudarded,
Kabiten, letanant ha kolonel,
Haliez e-roër dezhan penn ar brezel.
Evel-ze Doue evid diskouez dehomp,
Ar pris ha taloudeghez a-c'hanhomp,
Dehomp-holl, da bep-unan hen deus roet,
Prinçz pe eal eus he lez d'hor miret.

*K.* Hïa, madelez Doue hon Tad mad eus an êe,
Dehomp-n'hi-holl hen deus roët da zioüal hon ene,
Unan demeus he briŋçzed, eun eal eus he balez,
Evid dioc'h gwal hor miret hac hon dioual bemdez,



Hazalec an heûr ghenta, ma zeo bet an ene,
Gand he c'horf unvaniet, he deua bet digand Doue,
Eun eal evid he miret betec heûr he maro,
Hac heûlia-'ra anezhi, a pep leac'h hac atò.
Hên-zo età talvoudec meûrbed hon eneou
Pa zhint evel-ze kéelet gand elez an ênvou!
O! bên a ve-tà kablus dont da ober faé,
War eun ene diouàlhet gand eun eal her ghis-ze!
An eal a wir an ene a zoug he fedenhou
Betec an trôn a Zoue koulz hac he hîoulou,
Ha mar deûhomp d'he disprijout pe da noazout dizhi,
Hen hon henep he tongo, he c'hlemhou hac he c'hri.
Marteze he c'houlenhit hamà diganhên-me
Perac hen deus dehomp Doue roet gwardou her ghis-za?
An habec a ghemeud-ze eo he benhær great dên,
Pini han deus hor c'haret, a-viskoas da viken.
Eun Doue a bep madelez hen deus ataò menhat,
Digaçz dehomp war an douar, he Vap muia karet
Hac evel ma zhoump great hênvel oc'h Map Doue,
Evel dezhan d'hon diouàl, he ro elez ive.
Pa zeo gwir hên deus Doue, karet kemend ar bed,
Bete zo-kên rei dezhan he Vap muia karet;
Ne deo mui eun tredemars nac ive eur burzud
Hen defe roet he elez, evid gwardou d'an dud.
Roet hen deveus d'an holl dud, 'vid gwardou he elez,
Abalamour da skoaçzia mad ho sempladurez
Rac ho ene o veza stag oc'h korf douarec
A renka kaout d'he difen eur c'horf holl speredec.
Hac an ene o veza en he c'horf dastumet,
Evel en eur bac'h tênval a boanhiou direizet,
He devoa hezom pounher da veza difenhet,
Ha skoaçziet gand eur spered dihanken, diboanhiat.
Dre m'ho poa henebourien divelus ha krênhoc'h,
Eghed n'a dohac'h ho c'hunan e zoa ret evidhoc'h,
Kaouhet evid ho miret difenhèrien kuzet,
Treac'h-pàr d'ho c'henebourien, daoust ma zhint kalz nerzet.
Dre eun heveleb ober Doue a falhe dezhan,
Arnodi war an douar, epâd ar vuhez-man,
An hentadurez heurus etre tud hac elez,
Hac a bado da viken en he rouantelez.
Kemend hon eus lavaret hamà a ziaraok,
A zesk hoump dirac Doue, tud vras a tud a atok,
P'eo gwir hen deus teurvezet rei dehomp ker bras gwardou,
'Vid hon diouàl her bed-man ha bleina hon eneou.
Grehomp-età eus a vremà, gand hon holl elez mad,
Ker bras, ker stard mignounach, ker c'hoèk, ken deread,
Ma c'helfhemp atò beza gwir vignouned dezho,
Ha da wirviken iva hazeûli Doue gatho.

*N.* Madelez hon elez mirerien,
A zo meûrbed bras ben hor c'hichen;
D'ober mad bon hahhont bepred,
Ha dioc'h droug he klaskhont hor miret.
Sulvui o fell d'an droug-spered
Hor poulza warzu ar pec'hed;
Sulvui hon elez mad' zo strivand,
Evid hor mired dioc'h beroûand.

*K.* Sand Pêr a lavar dehomp penaos an drong-spered,
A ra an dro dehomp ato evel leon koultared;
War ha c'hed he-ma atò, ha c'henou digor bras
Evid mar ghel hor plaouia, 'vel ma ra blez ar c'haa.
Hon elez-mad dishênvel, hon dioûal a pep leac'h
Hon dioûal a rehont atò 'vid da Satan rei teac'h
Hac hervez urzou Doue he rehont gwardou bepred,
Evid d'ar mad hon doughen, hor miret dioc'h pec'hed.
An heroûand o veza kemend techet d'an droug,
Karghet a falhagriez da za atò hon doug
He vicher nos ha deis eo hon diskar mar ghel,
Hon treina her gwal dechou heb a c'helfhemp sevel.
Hoghen, elez mirerien a zoug atò d'ar mad,
Ho micher eo hon dioûal, atad hon heveçzât:
C'hoëza hanhomp an hîoul eus an holl vertuçziou,
Ha lakât pep kâz henhomp avid pep gwal dechou.
O veza bet distaolet eus eun ena benhag,
Pini han devoa Satan nazket stard oc'h he stag,
Re-hall a glask heb dale kalz houaçzoc'h eghethan
Evid donet d'ha skora ha rei taol skoas dezhan.
Noua' he lavar kounharet, me zistroi hadarho,
War an ene dioc'h pini ho deus va felheat ma;
Ha mar ghel c'hoas treanti an ena-ze siouas,
A vezo eur bâr houaçzoc'h eghed na houa biskoas.
Hon elez-mad-nhi iva evid dont gwel a benn,
Da drec'hi-'n droug-sperejou hac hon henebourien;
Evid hon difen houtho hac ober gwel hor mad,
A c'halv evid ho skoaçzia kalz-hall a elez-mad.
Eun test mad a ghemend-ze eo an eal kaër gwech-hall,
A lavaras da Zaniel penaos arc'hel Mikeal
Unan a brinçzed kenta eus rouantelez Doue,
Hen devoa kalz he skoaçziet hac he harpet iva.
An berevend a c'houlen galhoud digad Doue,
Da halia fall ac'hanomp ha da bec'hi goude,
Evid kaout leac'h da'waska hon dislealded vras,
Hac hon teûler ma c'helfhent hen tân padus siouaa.
Hon elez-mad dishênvel a c'houlen trugarez
Ha da Zoue e leverhont dre eur gwir garantez:
« Beta pegheid he chomhot c'hoas e kaçzoum vras,
» Oc'h ar ghear Jerusalem, oc'h an ty a Jusas »

Hereveud a ra c'hoaz holl kemend a helhont,
Evid miret na bedhomp, hon distrei mar ghelhont;
E-leac'h elez mirerien dirac Done a laka
Bemdez an holl bedenhou eus a ghemend ho gra.
Bemdez dirac dremm Done he toug hon elez-mad,
Hon daélou, hor pedenhou, hon holl oberou-mad,
Hon hinuadou c'hoaz dirazhan a zoughont,
Ha c'hoanteghez da bedh henhomp c'hoaz a greskhont.
Hoghen, mar deo droug-spered strivand hac haketus,
Da noas dehomp e pep leac'h e-pad m'hoump yec'hedus,
He zeo c'hoaz haketnçzoc'h en hor c'hlêaved marvel
Da stigna dehomp ho laçzou, d'hon heskina c'hoaz gwel.
Hen habec-ze ker gwalhus eus hon heur diveza,
Hon elez-mad ho-unan, a ra striv ar braçza:
Kreski a rehont ho haked, startoc'h hor prederhont,
Kên ho deus her porz-salo hor lakeat holl da vont.
Poözhit-tà bremà, breôdeûr an drugarez dispâr,
A hini hoump dleourien d'hon elez mirerien.
Pere ho deus evidhomp karantez hep he fâr,
Botec ntao hor miret oc'h hon henebourien.
N'eus penhad en hor buhez, n'a d'hoump gand hon eal-mad,
Heûhet, miret, difenhet ha ganthan heveçzeat;
Pebez karantez età, ha pebez hezaoñez
Na dlehomp-nhi ket da zoughen d'hor mirerien elez?
En hem herhedhomp houtho en hon holl hezomou
Ha gand ar braçza fiçziançz grehomp houtho goulenhou:
Gand dioualherien ker mad, daoust ma zhoump ken dister,
N'hon eus leac'h da gaout haoûn o lavaret hor gher.
Lakehomp hevez gwskoude da veza hep feiz-vad,
Rac ne skoaçzihont, ne skorhont nemed nep-zo heûn-mad,
Ne zoughont ar pedenhou warzu-'n Tad Peûrhadus,
Nemed eus an dud leal a glask c'hoât buhez heûrus.
An troiou pleg dirazho n'helhont beza kuzet,
Rac evel ma zhint nerzus ho deus eur gwir spered,
Hac evel n'helher morçze ho zrec'hi e netra,
Morçze ive na helher d'hont d'ho zroïdelho.
Hoghen mar dhoump heûn, leal, n'hor hezhomp haoûn hebed,
Henho e kafhamp atò gwir skôr, gwir heberc'hded,
N'helhont ket hon dilezel heh rei dezho habec,
Dre ma zhint atò leal, fur ha kalz talvoudec.
Gand hevelep mirôrien na vezhomp rec'hedik,
Krênhomp heza disleal, a zo bezhomp haounik,
Rac n'hon dileçzhint biken her vuhez nac her maro,
Ma na dhoump ar re ghenta o vea disleal gantho.
Dioûalhomp eta pelhoc'h, taolhomp spled, hevez-mad,
N'a deûfe d'hon dilezel eun deiz hon elez-mad,
Rac goude bea hor skoaçziet gand eul leakled-vras,
He tuhint da veza testou en hon henep eoûas.

Goude hor beza miret gand kalz a lealded,
E-pâd hor buhez er bed-man, hor beza mad skoret,
Dervez hor barnedighez ha toughiat testeni
Henep hor gwal oberou hep ha kuçzhiat hini.
Dervez hor barn mar bezhomp hen eur stad dêrêad
D'an êen e veçzhimp donghet gand joa dre elez-mad;
Hoghen mar hon eus gwal-eûr da veza e pec'hed,
Hen ifern hatho iva nin a vezo strinket.
Diarbenhomp a vremâ eur gwal-eur kén heüzus
Evel ma ve an hini da goll hor brô heürus,
Da goll ar guel a Zoue, da goll he varados,
'Vid hen ifern bea strinket da zevi deiz ha nos.
Brehomp etâ kalz bremâ, labourhomp a zrevi,
Evid ar vuhez peûrbadus, ha bea heurus henhi,
Bevhomp e-pâd hor buhez hen eur gwir santelez,
Ma telheçzhimp holl beza skoret gand hon elez.
Na rehomp netra a ghemeñd a helfe ho nec'hi
Na koll ar vignonniach ho deus avidhomp nhi,
Koûnhomp-mad he malont atô bepred hen hor c'hichen,
E poûezhont hon holl goumzou, hon oberou oc'h pen.
« Na ankounac'haga morçze, heme eun l'ad sautel,
» Penaos va eal-mad-mirer, n'hem c'holl morçza a wel,
» Va holl oberou ganthan, bemdez-zo niveret,
» Ha dirac dremm Peûrbadus bemdez he zhint doughet.
« Dre-ze me zalc'ho ive bemdez war va herez,
» Hac a vezo haketus d'hen hem zioual ivez
» Dioc'h kemend-hoil a helfe dont d'ober poan dezhan,
» Hac haliez ma a raïo, dezhan, ar beden-man :
» Va eal-mad kaphad Doue, va dioualliat bepred,
» Mirhit va c'horf, va ene dioc'h laçzou'n droug spered,
» Ha dreist pep-tra va mirhit dioc'h ar pec'hed marvel,
» Ma zign ghenéoc'h d'ao êeuvou pa zui Doue d'ham ghervel. »

*N.* Hervez etâ ma welhomp, hon eneou,
A zo dreist an holl daloudegheçziou,
Pa zeo gwir hen deus Doue roët d'ho miret,
An elez eus he balez, ar brinçzed.
A-c'hano e zeo heas dehomp holl gwelet,
A be gher bras pec'hed en hem gargfhet,
O veza en ho c'hever lezirec,
Hac o tont d'ho diezel hep habec.
Koûnhomp etâ bremâ a zrevi
Petra-zo ret evid mad ho frederi,
Ha rei dezho mui a daloudeghez,
Kemend-za a welhimp d'an divez.

*K.* Gout petra dâl eun ene a ve nebeûd a dra
Ma na houzor penaos eo ret he c'hentelhia,
Ha rei dizhi dre heno muioc'h a gaërentez,

Hae ive gand skor Doue, mui a dalvoudeghez.
Harabad eo dehomp kredi e va bon aneou,
Peûr-c'hreat mad holl hen eun taol evel m'eo hor c'horfou;
Ar remâ hen taol kenta, gand Doue ze mad peûr-c'hreat,
Hac hen hevelep doare na helhomp ho gwelhât.
D'ar vrasder eus hor c'horfou nac ive d'ho e haerder,
Ne halher rei na lamet tra daoust ma ve dister;
Ne halher hasten dezho na diverhât ho buhez,
Dên na hell stagha houthi, na blavez, na dervezr.
Och hon ene dishênvel e c'helhemp holl staga,
Niver a vadeleçzaou pere holl he c'haërha.
Hae a hell bemdez kreski anizhi-'r vadelez
Ha rei dizhi dre heno mui a dalvoudeghez.
Doue en eur groui hon ene na roas ket holl dizhi,
Nac ho brasder huelha nac ha divea diri
Hoghen 'vid he die'haoui hen deus henlu lakeat,
Peder c'halhoud burzudus, 'vid bea dreiz-ho gwelheat.
Me a fell dign lavaret hen deveus Doue roet,
Ar c'balhoud da bep ene d'en hem gaërhât bepred,
D'en bem sevel huelhoc'h e mignouniach Doue,
Mar kerhomp mad he skora dre hon igign ive.
1ª. Dreist pep-tra he deus galhoud da hazprena bemdez,
Kalz skiand a silvidighez, da greski e furnez;
Skiand ha furnez an holl sænd pere zo atò ret,
Ker ret, n'a hell ket hebthe bea mad hor buhez blemat.
Ar skiand-tâ hac ar furnez pere a ra ar sænd,
Hac a laka pep-nuan atàò war ar gwir hend,
A zo hannoudegheçziou e pere an ene,
A bell gand an hoad kreski, dre ar c'hraçz a Zoue.
2ª. Diski a hell c'hoas ive dre ma kresk e skiand,
Kalz-hall a wirioneçziou pere a zoug strivand,
Da greski e mad bemdez, da ziarben dioc'h droug,
Ar pez-zo dreist talvoudek, rac da Zoue he doug
3ª. N'eus netra talvoudekoc'h na karantekoc'h c'hoas,
Eghed na deo gwirionez hac a ra dehomp guelet,
Eus ar bed an distervez hae he avelou bras,
Gand pere an darn vuia' zo sioũas toũelhet.
4ª. Ne deus-tra talvoudekoc'h na karantezuçzoc'h,
Eghed na deo gwirionez hac a ziskoũez deoc'h
Pe ghen dister eo danvez, plijadur ha madou,
A dremen evel moghed a zoug an avelou.
5ª. N'eus netra talvoudekoc'h eghed ar c'hoũeçzieghez
Hac a ziskoũez d'an boll dud eo bras ho dalhentez,
O karet 'vel ma rehont traeu a dremen buan,
Ha ne dbint nemed gheĩer hervez ar Spered-Glan.
6ª. Ar wirionez a ziskoũez d'an dud ho dalhentez,
Ha penaos n'eo he buhez nemed eur falzentez;
Ho reizen nemed fazi, cur saoũzan ar braçza,

A zo hep mâr ovdhomp mad an talvoudeka.
7°. Gwirionez hac o ziskouez d'an dud ho disteryez,
Ha penaos ho holl furnez n'eo nemed folhentez,
Zo eur wailhez gwirionez hac eus ar penn kenta,
Hac an hini a diefhemp dreist pep-tra hall prena.
8°. Ar wirionez a ziskoüez penaos ar gwir furnez,
A zo o karet Doue, o treanti ivez
E kemend a ma c'halher he sklerigen skedus,
A zo dreist gwirioneçziou, eur wirionez marzus.
9°. Ar wirionez a ziskouez dehomp ar vrasder a Zoua,
Ledander he garantez, pegher gouzânvuz-he;
Hueldor he hiouiou, eus ho varn an doundér,
No deo ket eur wirionez da vea hanvet dister.
Ha gwskoude hon ene hac hon unan ive,
A hell kreski bep dervez hen hanaoudeghez-ze,
Rac hervez an Abostol, bemdez e tlehomp kreski,
Hen hanaoudeghez Doua ha Jesus Map Mari.
An heol eus ar wirionez a lughern atañ,
Ha ne c'houlen ket welhoc'h 'ghed leuska ha varo,
Da sklerhât an eneou pere-zo hioulek
Ha d'en hem doma houmhaol, dreist pep-tra zo c'hoantek.
Evel-zo e-mâ atô e galhoud pep-unan,
Kreski hen hanaoudeghez dre vertus Spered-Glan,
Hac oc'h skiand silvidighez staga c'hoas kalz furnez,
Ha lakât hen he ana, moi a dalvoudeghez.
10°. An ene a hell c'hoas kreski he santelez,
Ha d'ha santelez kenta koulz ha d'he c'haêrentez,
Rei mui a daloudeghez hac a zelhud ive,
O kreski her vertuçziou a karantez Doue.
11°. Ene dre he hizelder a hell en hem sevel,
A-zioc'h holl graouadurien ar bed, daoust m'eo huel;
Dre he faonrantez c'hoas, a-zioc'h pinvidighez,
Ha plega he gwal dechou, dindan kastis bemdez.
12°. Ene a hell c'hoas sevel dreist pep plijadurez,
Dre-'r faé a ra warnezho, dre zisprijadurez,
Ha dre ho hoaz birvidic d'he henebourien holl,
He c'harantez liskidic hazten war ar bed-holl.
13°. Ene dre seoüdighez a ra holl hervez Doue,
Ha pa ve d'ar penn pelha ous ar bed he zafe;
Pe fors dizhi al labour, amzer hac ar broiou
Kemend a glask eo kreski gloar Doue he gwir Aotrou.
14°. Pep ene a hell kreski bemdez e delhezou,
Rac n'eus ket hen he buhez, na deiçziou nac heûriou,
A ghemend na hell beza ovithi talvoudec,
Mar goar mad ho frederi hervez Holl-Galhoudec.
15°. Great ma zeo evid Doue eun dervez ker c'havo,
Mar mar he c'hourc'hemenhou ha mâr deo leal dezho,
Dgenm ha dreaum hen hem gavo gand Doue en he c'hlear,

Goude beza kalz poanhiet homâ war an douar.
Evel-ze he-mâ atò e galloud eun ene,
Pignat atò huelhoc'h kên na lerhû hen ée;
An éen he-me eun doctor, eo al lec'h huelha,
Ha betec heno, ene, a hell atò pigna.
He braster eo he-mezhan an hirbadelez bras,
He feûr-achu ha dihenn eo ar santelez c'hoas;
He heurusded eo raaha gand Krouer he zoûelez,
Bete neus' he c'hell kreski atò e modelez.
16°. Bemdez he c'hell c'hoas kreski eus a Zoue ar c'hloar,
He c'hreski henhi ive m'her c'hret hac her lavar;
Daoust ma zeo ker bras eun Doue na deus tra pâr dezhan,
Ene a hell gwskoude braçzât c'hoas anezhan.
17°. Ene dre lentidighez a ra Doue kalz braçzoc'h,
Dre hazaoûez evithan her gra delhezuçzoc'h,
Ha dre he meûleudiou her sao c'hoas huelhoc'h,
Ha dre he zoujançz c'hoes her gra delhezuçzoc'h.
Hon Doue henhan he-unon, zo ato bras dreist bras,
Daoust ma her grehomp hahez henhomp re vian siouas!
Galhoudus dreist galhoudus eo hen eun niver-zo,
Dre na gav oc'h he c'hraçzou, disterha hars henho.
Bian ha dister en hem wel hen eun darn hall a zo,
Pere a henep bounthan hac oc'h he obero:
Pere pell dioc'h en hem rei d'he oberou santel,
A deû da drei kein dezhan hac en hem zalc'h a bel.
Beo buezec en hem zalc'h he kaloun an dud leal,
Pere a heûl he spered, her c'hâr dreist pep-tra hall;
Maro eo her bec'herien dre m'hen ankounac'hahont
Maro hen dorfetourien dre ma hen dilezhont
Prederhit bremâ, breûdeur, penaos he ma henhoc'h,
Peira-' ra en ho kalon, penaos he mâ gheneoc'h?
Penaos he teû d'ho kouarn, penaos he rhit hounthan?
Prederhit stard hen dra-ze ha dioualhit razhan.
Dre me mân hen ho kalhout, sevel huel ho c'hene,
Hac ober dizhi pignat betec al lez a Zoue;
He c'halhit ober ive dizhi disken hizel,
Hac hen ifern peûrbadus mar kirhit he zoûrel.
Evel-ze he-mâ atò en ho kalhoudeghez,
Ober ho c'hene heurus e pâd hirbadelez,
Ober ive mar kirhit he gwal-eûr da viken,
Hac e pâd peûrbadelez hen hisfound he disken.
Hoghen galhoud da deûler her gluz-ze ho c'hene,
Hen hisfountou an ifern gwal dizeûr dehoc'h a ve,
Ha ma c'helfac'h birviken ober hen dizeur-tra,
Eus ho c'holl gwalhou henhez a ve deoc'h dizeurha.
Perac beza heneboar heb hibec d'ho c'hene?
Perac he zaol hen ifern hac he c'holl her gluz ze?
Perac he zeûl hen hisfound hac her pri he rulha,

E-pâd ma c'helhit ober dishi ben êen pigne ?
Ô ! hêo a zo estlamus gwelet tud a sqiand,
Dre nerz hebkên ho spered o priza pep-tra goand,
Heb hen bem hanavezhout, heb gout petra' dalhont !
Evel-ze hen hisfodntou, a steïou he kouëzhont.
Hênvel hint oc'h map lagad pini-' vel pep-tra-holl,
Hen diânveas anezhan, he gwskoude he koll,
Eus ar pez a zo henhan, guel bac hanaoûdeghez
Na hell ket hep melhezour sklerhât he salhentez.
Ene kaër ha karantec, da Jesus gwir bried,
Pini deoc'h evid herhez, er feiz hen deus roët,
Ar spi evid henebars bac he c'hoad dho preus,
Hac evid ho c'bargourou, graçzou er re gaërha.
Perac hen dilesfac'h-bû 'vid he henebourien ?
Perac e veac'h-hû dezhan enr pried gorhec ha yêo ?
Petra ho c'heus da c'bounit o vont warlerc'h ar bed ?
N'eus koll houaçzoc'h evidoc'h, 'ghed koll Jesus ho pried.
Ene merc'h Tad Peûrbadus, ha lez d'ar Spered-Glan,
Ha karez tost d'an elez, pried Jesus he-unan ;
Herezez ous an ênvou pelheac'h he kerzhit-hû ?
Gand er c'hic bac ar goad, petra c'houneçzhot-hu ?
Ho pezhet mêz, ô kristen, rushit eus ho toara,
Pini zo ken hargarzus ma ra dû ho c'hana,
Na garghit ket ho kaloun eus a dechou mézna,
Lakhit kend henlu vertus, ho karantez Jesus.
Distrohit henhoc'h ho c'hunen ha guelhit mad pelhoc'h,
Ar stad a dlhit da ober eus ho c'hene kaërhoc'h,
Kaërhoc'h ha talvoudekoc'h eghed kemend tra-zo,
Hac a dlhit da brederi ive dreist kemend-zo.
Ober a dlhit evid-hy, ma c'helfac'h kaid a Doue,
A bini ar c'hoanteghez da salvi ho heno,
He deveus dezhan great gouzaon poanbiou ar groas ;
Grhit kemend-hall evithy ha mui mar ghelhit c'hoas.
Petra na ra ket Doue c'hoas evid hon eno,
Hac evid dont d'ho zenha a stad gwoalhus ive,
E pini he lakehomp hez a-veac'h hon-unan,
Hen eur stad an truezuçza ha betec hen noas glân ?
Douo e bed hac a c'hourdrous, kalz a ra a glemhou,
Eus hon dizeur dalhentez e kever hon encon ;
Ha war ar c'holl a rehomp a dra ken talvoudus,
N'ehan da ober dehomp kalz rebechou heûzus.
Gwskoudo ne selaouhomp, klemhou na kuzulhiou,
Ne selaouhomp ket muioc'h ivo he c'hourdrouzou,
Petra na hell hor spounta nac hor c'hûnât morçze,
Atao o zhoump dibreder e kever hon ene.
Me c'houlen houzoc'h breûdeur, hac hen a ve Doue,
Bedietoc'h eghedoc'h da garet ho c'hene ?
Dhe frederia gwelhoc'h eghed ma dlhit ober ?

Hasthit lavaret din-me, war an dra-ze ho kher.
Mar livirhit-hû din-ma ha zeo deoc'h ho c'hena,
Eus a bep mad ho praçza ha ker kær a da Zoue,
Hégon hen deveus eur bår muioc'h a vadelez
Ha na halhit hen heûlia gand ho c'holl c'hoanteghez.
War an draze me c'houlen hac hên a gredfe deoc'h,
Hac hên a ve diana, re, goulen digheneoc'h
Ma rafac'h 'vid ho c'hene ar pez a ra bemdez,
Ho c'heal-mad en he c'hever 'vid he ober santez?
Hac hen nos hac hen deiz, ho teû d'ha c'hentelia,
Na ehan heu dro dizhi evid he chuzulhia,
Biken n'helfac'h niveri ar sklerijenbou bras,
A zigaçz eus an éenvou dizhi war he ziou skoas.
Hac hen nos hac heu deiz he mâ ho c'heal mirer,
Ataò heu dro d'ho c'hene, ataò en ha c'haver,
Evid pelbât dihouthi ha pep droug ha pep gwal,
Brezelhekât evit-hi, hac atò he diouñal.
Grhit ive-tà ho c'hunan, kemen-hall evit-hi,
Bezhit ataò baketus da vleina anizhi:
E-leac'h dont d'ho halia da gweza a nep dreug,
Grhit avel ho c'heal mirer pini d'ar mad ha doug.
Mar kavhit c'hoas ra zies heûlia skoüer ho c'heal-mad,
Selaouhit da viana, war-zo eur guzul-vad;
Grhit c'hoas evid ho c'hena, ar pez a rhit hemdez
Evid ho korf sac'h beskern, leun a vreïnadurez.
Da viana dioûalhit na deûfe birviken,
Eus ho kic ar garantez da ober deoc'h disken,
Hen hisfounton peûrhadus gand ho c'hene paour,
Diarbenhit gwal ker bras, breûdeur dibalamour.
Oh! tud kaled a galon, evid ho c'haneou,
Ha kên tener gwskoude oc'h klênved ho korfou;
An disterha boûhouen a zeû d'ho c'hankema,
Ha pa vez klân ho c'hene n'houfac'h en hem nec'ha.
Ho pezhit baoûn gwskouda, spounthit rac dourn Doue,
Rac ma na zistrohit hounthan, o skoaçzia hoc'h ene;
Ha mar duhit d'he hargarzi dre ho leztreghez,
Hen ha gounhar, va breûdeur, ho skofe hep truez.
Diarbenhit an taol-ze, va breûr ha va c'hoar ghær,
Prederhit mad ho c'hene ataò, a pep amzer,
Ma c'helhot en hem viret dioc'h eur c'holl ar hoûaçza,
Rac ar c'holl aza ho c'hene a va ho koll braçza.

# DECVED KAN.

## Droug-eür au Eac.

*N.* Koll eun ene, ah! pebez gwal-eür!
En hem zaoni eo-ze, va breûdeur:
Mervel her pec'hed marvel eo,
Gwal-eür er gwal-eüriou c'hwi gleo.
N'hem 'eus ket e nerz dhe gana,
Kemend e helhan eo he rima,
Guelhomp gwskoude pe ghen dizeür,
Eo mervel her pec'hed va breûdeur.
An draze e zesko deoc'h morteze,
En hem siouäl dioc'h ar gwal-eür bras-ze,
De viena va c'holl dêzo e zo,
Miret houzoc'h da gaout gwal varo.

Hoüaçza gwal-eür a hell herhuout gand eun dên
A ve mervel heu eur pec'hed marvel hebkên;
Hac evid gwir, ne deus gwal-eür hebed gweçzoc'h,
Eghet en hini pini e rafe deoc'h,
E-pâd hirbadelez kaçzât eun Done,
Hac epâd keid-hall heza kaçzeat gauthan ive?
Cheiu gwskoude, er stad gwalhus dizeür,
E-pien heu deiz en hem gafhimp holl breûdeur,
Mar hezhomp kahlus hebkên a bec'hed marvel,
Hen deiz, hen heür ma c'harhuo gheneh omp mervel.

Ar maro-ze a laka dên, a-zalec he dremenvan,
En eur gaçzouni vras hac hirbadus oc'h Doue he-unan,
Dre na wel a Doue nemed eur barner kris ha didruez,
Digand pini n'hell gortos mui an disterha madelez.
A-neûse, ne wel o Doue nemed eur barner kounbaret,
Digand pini n'hen deus mui da c'hedal trugarez hebed,
Ne wel henhan eus a neûse nemed henebour didruez,
Hac eur gwasker kounbaret a holl hec'hejou he vuhez.
O welet penaos he ene a zo kemend kaiharet
Dre ghemend-zo a louçza, a gaçzaûçza her pec'hed,
Hebec a gaçzouni Doue, heb galhout biken he gwenha,
E krek c'hoas he gaçzouni hac he gounhar vras evithâ.
Hoghen mar kaçza ene daoned Doue evel-ze bepred,
Doue a gaçza eus he gostez, bepred an ene daoned;
Oh! kaçzât eun Doue; beza kaçzeat ganthâ e-pâd hirbadalez!!!
Hac hen a helfe beza houaçzoc'h gwal-eûr eghed henhez??
Rei he vallios da Zoue, beza milhghed ganthan, atao ha da wirviken,
Chetu ar stad truezus, ô va breûr ha va c'hoar gristen,
Eus a ghemeod ho deos an droug-eûr da vervel her pec'hed,
Doue ho felha dihounthau, atao hint ganthan milhghet!!!
Birviken ne gafhont e Doue an disterha madelez,
Nac evid oher-vad dezho na berhât ho foanhiou ivez:
Ar pec'her eus he gostez o welet sklear kemend-za holl,
N'ehano da deûler malhos war Doue hevel eur pen-fell.
Evel-ze, na holho gortos netra digand trugarez Doue,
Hep ehan o ranko gouzaon eus he lealded garventé,
Hep ehan iva o taolo he walhos war he Zoue;
Guelhat ha c'hwi a gavo braçzoc'h droug-eûr eghed henhe?
Hac hen-zo tra dizeûrhoc'h eghed koll he holl vadou,
Hep spi na gortos hebed da welet restaol he golhou?
Hac hen-zo tra dizeûrhoc'h eghed rankout gouzaon ar poanïou garva,
Heb galhout ho diarben, heb spi d'ho guelet o c'heana?
Henhez eo gwskoude ar stad dizeûr, ar stad truezus,
E pini he koûez nep a varv her stad a bec'hed marvus;
Koll a rehont ho holl-vad, koll a rehont ho heûrusded neuse,
Ho rann a vo poanhiou garo e-pâd an hirbadele.
Mar deo mervel, koll an holl vadou eus ar bed, an natur,
Pec'hi eo iva koll an holl vadou eus ar c'hraçz a dra sur;
Hoghen mervel her pec'hed eo koll an hail hac heghilo,
Koll madou an êen hac an douar hep spi ha ustrofhent morçze.
Mervel eo droug braçza ar c'horf, pec'hi droug hoûaçza an ene,
Mervel her pec'hed eo droug braçza an hail hac heghilo;
Hoghen oc'h hevelep droug louzon hebed hen hirbadelez,
Ar pez hen deus great da Augustin lavaret gand soûez:
Penaos evid barn mad eun dên war he varo fall pe vad,
Na dlear ket selhet habec maro, hoghen guelet a pe stad,
Ho varv, rac maro dên leal a zo skedus dirac Doue,
Hoghen maro pec'her-zo dizeûr ha dizeur bras ive;

Rac maro an dên leal hemezhan, eo treis ar vuhez peûrbadus,
Hac hini ar pec'her, treis dizeûr ar maro hirbadus.
Ar bêz eus an dud leal eo kerc'hen an Aotrou Doue,
Hoghen bêz ar bec'herien eo an ifern ruz ive;
Chetu ar pez a ra va breûdeûr, maro dizeûr eun dên,
Dên maro her pec'hed marvel, a reok hen ifern disken.
Maro an dên leal a zo garhedon peûrbadus,
Ha maro ar pec'her eo an daonation hirbadus;
Houmâ stâ hebkên a zo dizeûr bras ha gwalhus,
Hebên a zo eun tremen eus o hoûal vuhez da heurus.
Ar pen-habec eus a varo dizeûr ar bec'harien,
Eo, dro ma c'henebhont re, ha ma rehont aiò ho fen;
Rebarb re a rehont oc'h graçzon ha komzou an Aotrou Doue,
Ra e tisprijhont ho c'hourdrouzou, ha guzulhiou mad ive.
Rac evel a lavar sand Ambroas, Doue a desta houzhomp,
Ha n'hor pelha dihounthan, nemed hon unan p'her pelhabomp,
Mar pelhahomp stâ dioc'h an Aotrou Doue e-pâd hor huez,
Doue hen heûr eus hor maro hon dilezo neûso ivez.
Doue he-me an Tadou eus ar sened a Drant ne gwita,
Named ar re a zeû ho-unan d'ha zilezel da ghenta;
Hac hoc'hpen-zo a leverhont, Doue n'ho c'hwita ket morçze,
Heh lezel e-tre ho daoûern graçzou kaër hac a zoare.
Dre ar graçzou-ze ha c'helhont distrei liounthan pa gherhont,
Ha miret he c'hourc'hemenhou, pere, sioûas a dorhont:
Hac evid gwir, ma na lezfe Doue gatho haoûalc'h a c'hraçzou,
Evid trec'hi ho houal dechou, ne vhent kiriec a bec'hejou.
Hégon, mar tremeuhont ho buhez o rebarh atò oc'h graçz,
Evid heûlia ho gwal dechou e varvhiat hen ha zroulaçz,
Ha goude m'ho deus bevet e dizurzchou ar re vraçza:
E zhint atò kablus eus a bec'hejou ar re houaçza.
O rebarh oc'h ar c'hraç hac e hrezel oc'h Doue,
E vernihont pec'hed war bec'hed, e c'herhu gatho goude,
D'ao divez mervel her pec'hed heh ober pinigen hebed,
Ha chetu poan ho fec'hejou e pere ho deus bevet.
O veza bavet her pec'bed e varvhont ivez hanhâ,
Diskorpul e-pâd ho buhez, a hec'hed ne glaskhont en hem denha;
Boazet a-bel dioc'h ar pec'hed ho varvhont hen ho zorfed,
Ha chetu perac dan divez eo en hem welhont daoned.
Neûsa ha neûsa behken, eo a teû Doue d'ho dilezel,
He dho c'hwitât evid biken; neûse oc'h ho dilezel,
He ra dezho klevet ar varnedighez spountuçza;
» Teac'h milhighed en hem gùz oc'h va dremm, kea buan da dana,
» Hen hisfounton hirbadus, great evidhot ha dha ghenseûrd,
» Great avid an diaolou hac ar bec'herien a bep-seûrd;
» Kea da viken da leski hen hisfound eut an ifernIou,
» The c'heus klasket tenvaligen, biken ue pho kên goulou.
» A-viskoas the-c'heus klasket oc'h va dremm eo hem guzet,
» En hem gùz etâ mad-a-vremâ, en hem gùz milhighed,

» Birviken va dremm evidhot ne vezo disoloet,
» Me a tilez da viken goude ma c'heus va dilezet;
» Dha zarn a vezo ifern, eos a vremâ da virviken,
» Heb ehen e renkhi leski kounhari en ifern yên.
» Atað the a c'heus great faë warnon-me e-pâd dha holl vuhez.
» Ha me a prevo-the bremâ, e-pâd en hirbadelez. »
*Ne welhot birviken va dremm*, Spountuçze barnedighez!!!
Birviken guelet Doue; ah, pebez droug-eür eo henhez!!!
Dilezel eun Doue, pelbât dihounthan, tra heüzus dizeür!!!
Beza dilezet ganthan, evid biken, hoñaçza droug-eür!!!
Petra helher da c'hortos, digand eul lestr hep na sturier en stur,
Nemed gwal ar braçza, hac ive eur pençze bras dizeür?
Karhos heb eur bleïner mar bez treinet gand kezek foll,
Ne hall ket mankout d'ho teûlar her foz ha dont buan d'ho koll.
Eur ghêar hep na lezen na reïzen, nac hep penbadurez,
A gwezo souden hen dizurch hac e pep falhagriez;
Digand eur c'horf maro hep ene n'eus kêt-tra da c'hortoz
Nemed pep seûrd c'hoëz-fall hac ar vreinadurez eus ar foz.
Barnhit atao her ghis-ze, pec'her hen deus dilezet Doue;
Ean ene, bervech m'he deus dilezat he C'hroüer ive,
A gouez goude hen dizurchou hac e pep seûrd pec'hejou;
Pec'her dilezet gand Doue a renk disken hen ifermiou.
Aotrou, mar plich gheneoc'h, n'ham dilezhit morçze her ghis-ze,
Hoghen va mirhit da virviken dioc'h an droug dizeür-ze,
Kentoc'h gouzaon an holl boanhiou eghed ho koll, ô va Doue!
Rac henbez-ve ar braçza droug a helfe harhuout ghenhén.
Kâz hom'eus hac ham bezo da virviken dre skôr ho kraçz,
Oc'h kemend a rafe din-me koueza hen eur seûrd droulaçz;
Dre ho skôr va C'hroüer deboner me dec'ho hivizikan,
Dioc'h habec pep pec'hed hac a daol hen ifern yên.

---

## KANHOMP BREMA.

*K.* Bremâ, va breür, pa welhit, pe ghen dizeur e-va,
Koll er guel eus e Zoue ha devi c'hoas goude,
Selaouhit ar c'hruzulhiou a ro dehomp an holl sænd,
Evid diarben eun droug ken dizeür a bep hend.
Diou ghentel kalz talvoudec e rohont dehomp va breûdeur,
Evid dont d'hon diarben dioc'h ar maro dizeür,
Hasthomp eta ho selaou ha lakehomp enezho,
Da dalvout ha d'hor miret ataò dioc'h gwal varo.

Ar ghenta eo de zioùal gand ar braçza behed,
Dioc'h kemend a bell doughen da gweza her pec'hed ;
Da zioùal d'en hem voaze o pec'hejou grevùs,
Hac a ra koll a Groucr an hioulou doeeus.
Dreist pep-tre en hem virhomp d'en hem voaza morçza
Gand pec'hed buaneghez ne gand herez ive ;
Dioc'h lountrerez, lighentez en hem virhomp c'hoas,
Pere holl e zaon eue, oc'h he dalha sioùas.
Eun den techet d'ar gourven ha d'ar vuaneghez,
Dreist pep-tre mar deo boazet de bec'hed lighentez,
Ha d'al lountrerez ive : a Zoue ne gleo gourdrous,
Ne selaou mui ar skiand, ne går nemed traou lous.
Pelhât atað dioc'h pec'hed eo ar ghenta kentel,
A ro dchomp-tå en Tadeu eus ar vuhez spirituel ;
Goude-zo a leverhont evid en heil gheatel,
Dioual trei keïn da Zoue dindan boan da vervel.
Me e fell dign laveret ne dlefhemp birvikec,
Oberou mad dilezel nac ive ar beden,
Ha mar hon eus an droug-eùr de zilez an traou-må ;
Da zistrei bnau ha buan hac hen amzer ghenta.
Bac pa zeo gwir penaos hon Doue mad ne gwite,
Nemed ar re dizeür hen dilez da ghenta,.
E renkhomp dioual beza eus a niver ar re,
Hen he raoc e red ato heb morçze dont e-drè.
Sand Jerom dehomp e lavar penaos na dlehomp morçze,
Na tec'het haraoc Doue nac he gwitât ive ;
Ha mar hon'eus bet droug-eùr da dec'het haraozhen,
E dlehomp chom heb mont larkoc'h, he distrei buan hounthan.
Nep e chom krenn he-mezhan bac e chan da dec'het
A ziskoñez kaout c'hoanteghez da veza distroët ;
E-leac'h nep a red atò heb ehane morçze,
A belha muioc'h-vui hac en hem goll goude.
Oh ! c'hwi età va breûdeur, pere pell amzer-zo,
A red haraoc ho Toue hac o tec'het atò,
Ehanhit eus e vremà da dec'het dihounthan
Gand haoun na veach d'an divez skoët maro mik ganthan.
C'hwi holl pere a zilez sakramandchou, peden :
D'ar sulïou ha d'ar gouelhou, a dec'h dioc'h oferen ;
Pere ne fell deoc'h mui na kofiz na paska,
Selaouhit a sand Jerom ar ghentel gaer-må :
Na drohit mui kein d'ho Toue, distrohit kentoc'h hounthan,
Chomhit a-zå, ehanhit, en hem rohit krenn dezhan,
Distrohit d'ar sakramandchou, d'an oberou kristen,
Dindan boan d'en hem zaoni, d'en hem goll da viken.
An nep a dec'h dioc'h Doue, Doue a dec'h dihounthan,
Ha mar deð d'hen dilezel e-pâd he vuhez haman,
Doue hen dilezo ive e-pâd hirbadelez,
Hac hen ifern hen drasto hep disterha truez.

Pedhit etâ stard Doue, na herhuo ket ho teac'h,
Nac her goâñ, na deiz sabed, ha hezhit atò treac'h,
D'an hloul bras-ze dizeûr, da dec'het dioc'h Doue,
Pehini hen deus siouas, kolhet meûr a ene.
Da c'houzout eo, breûr pec'her, a lavar sand Cézer,
Evid tec'het dioc'h pec'hed, na c'hedhit ket amzer,
E-pinn n'helhot mui, na finval na bale,
Grhit-hên e-pàd m'hoc'h grean ha ghrit-hên heb dalé.
Klevhit ar voûhez a Zone, selaouhit anezhan,
Tec'hit dioc'h ho koûal dechou hac en hem rohit dezhan,
Pa her c'hlevhit c'hoas hirio, na rhit ket skouarn vouzar,
Ha dha dreid en hem daolhit kend ma tui d'ho tiskar.
Kounhit a lavar deoc'h hen heûr eus a vreman,
Dre ziouganer Jeremi, hasta distrei hounthan,
Ha mar kirhit hen ober ho tighemero mad,
Rac deoc'h holl eo he lavar evel ar gwelha tad:
« C'hwi holl pere a hreder ho tistro davidhon,
» Distrohit houzign heb dalé, ha grhit-hên a galon,
» Ha daoust pe ghen donn eo gouhou ho c'haneuu,
» Distrohit houzin-ma huan hac he kafhot louzou. »
Na vizhit ket-tâ mezus o tistrei davithan,
Selaouhit mad he vouhez hac en hem rohit dezhan,
Rac daoust d'ho c'holl droughiez ne c'houlen ket gwelhoc'h.
Eghed ho tighemeret, ober trugarez deoc'h.
Na chomhit ket-tâ pelhoc'h e tail koll ho c'heno,
Na d'en hem goll ho c'hunan, da wirviken ive,
Walc'hit huan ho pec'hejou he kibel pinigen,
Hac en hem rohit d'ho Doue a hirio da viken.
Savetahit ho c'hene, va breûr, va c'hoar gristen,
Pini eus ho c'holl vadou, eo ho koûnr-vad hehken,
Ar mad an talvoudeka, mad dreist an holl vadou,
Hac oc'h he goll e rafac'h koll dreist an holl golhou.

———•••••———



# UNHECVED KAN.



PREDEREÑHOU RACTAL WAR DRUBARDEREZ JUSAS,
HA PERE A SELL IVE OC'H CALZ RE-HALL SIOUAS.

N. Jusas gouda he drubarderez,
Ha pa glevas ar varnedighez,
Eus a Jesus he vestr hac he roue,
Hen ha galoun kalz neac'h hen dhoña;
Hen he drubuil hac hen ho hanken,
He kaçz da brinçzed ar veleien
An arc'hand o devoa dezhan roët,
Evid trubardi Salver ar bed:
Hac ha lavaras freaz dezho
Jesus na ked eur muntrer so:
Hoghan eun dên leal, eun dên dibeac'h,
Ho na zelhit ket tam her barnfac'h;
Ar re-mâ a lavaras dezhan,
Pe fors dehomp-nhi, kea da goûna breman;
Jusas a daol dezho ho arc'hand,
Hac a ya d'en hem grouga dizamand.
Prinçzed ar veleien a zestumas,
An arc'hand a daolas dezho Jusas,
O lavaret ne doa ket deread
Da eur seûrd arc'hand beza lakeat,
Hen tensor eus a dempl eun Doue,
Rac pris ar goad hemezho ha:
Goude-tà beza kalz prederet,
Liors eur poder ho deus prenet,
Evid doûara ar birc'hirined
A vige a Jerusalem marvat.

Ar park pe al liors-ze a c'houdevez,
A c'halvjhout hac a c'halver c'hoas bemdez,
Liors goadek pe park ar goad,
Hac evid digeçz evel-ze da vad,
Diougân koz Jeremias gwech-hall,
Pini e dioûganer bras he leal,
An dra burzudus-ze a ziouganas,
Meûr a gand vloas babars ma c'herhuas.
Evel-hen he lavar : Math. c. 27,
Tregond pez arc'hand o deus kemeret,
Feûr eus an hini a zo bet priset,
He gand bugale Israël bet prenet,
Evid park eur poder ho deus-hi roet,
Hervez me zoa gand Doue gourc'hemenhet.

*K.* Goude he drubarderez Jusas-zo kalz nec'het,
Barnidighez he Jesus her gra ker glac'haret,
Me restaol d'ar veleïen en tregond pez arc'hand,
Hen devoa bet digatho evid he baëamond.
E-pâd m'ho deus kalz henkrez er fariziened,
O treantı pretouer gand haoûn beza louzet;
Jusas henhao he-unan, a renk treantı doûn,
Selaou en desped dezhan mouhez ha krı he galoun.
Henkrez trubard gwskoude, gwelhoc'h diazezet,
Eghed n'e doa holl henkrez ar fariziened
Ne deo na talvoudekoc'h, oa guelhoc'h evithan,
Eghed na doa ho henkrez, ho holl neac'h d'ar remhen.
Ar c'heûs a galon Jusas, keûs ret oberon dù,
A ziskoûez beza gwirion hec ive glac'har drû,
Glac'her ha keus delhezus eus a drugarez vad,
Evid gwalc'hı er pec'hed hen devoa bet great.
Glac'haret bras en hem gav eus he fazi mezus;
Dirac an holl he lavar he zeo kalz pec'hedus;
He heno-med e zaskor d'he Vestr muia ma c'hell,
Ha pris he drubarderez a striuk dihounthan pell.
He holl c'hlac'har gwskoude n'eo nemed falz hanken,
Ha daoust d'he lavar freaz e ra falz pinigen,
Daoust ma tiskoûez d'an holl dud he zeo kalz glac'haret,
Daoust d'he zaskor ker skoûertus, he zeo atao daonet,
Mer deo daonet an trubard goude ker bras hanken,
Petra dlehomp-nhi da goûne eus niver pec'herien,
Pere u'ho deus na glac'har na keûs d'ho fec'hejou,
Pa zeûhont da dreid ar belec da hansao ho faziou.
Oc'h konfeçzour e kuzhont an hanteren vraçza,
Hac ens ho laëroncıou ne zaskorhont netra,
N'ho deus na c'hoand nec hioul da derhi ho zechou,
Ne glaskhont nemed bernia pec'hed war bec'hejou.
Hi-zo età ar gheiz, hen eun dalhentez vras,
Pa gredhont kaout eur gwir geûs o veza ken divlas;

N'bo deus nemed eur skaûden ans a c'hlac'har Jusas,
Hoc e kredhont gwskoude beza heb mâr seand vras.
Mar deo bet kolhet Jusas gouda eur c'heûs ker freûs;
Goude hanzan he fazi dirac holl bian ha bras:
Penaos gand enn neûs glac'har kredi kaout trugarez,
Heb na c'hoand da zaskori nac hinul gwelhât buhez?
Evid kanut eur gwir glac'har, ober gwir binigen,
Delhezus a drugarez, beza keûcziek kristen,
Eo ret he Doue kanut fisianç, keûczia kalz pec'hed great,
Hac en amzer da zonet habec pec'hed koûntât.
An habec eus goa Jusas, daoust ma tiskouez kalz keûs,
N'oa nemed speçz a c'hlac'har, n'hen doa nemed an naûs,
He goûs n'oa ket eur glac'har, da vea Doue dispriget,
N'he doa nemed preon krigner ha galon kend konsket.

*N.* Evid delhezout an drugarez,
Eus he bec'hed a drubarderez,
Tri-zra da Jusas a ioa ret,
Pere sioûas n'hen devna ket.
Taolhit spled-mad hamâ-tâ pec'har kæz,
Ha diouslhit stard dioc'h gwevadurez,
Keûzhit kalz ho pec'hejon tremenet,
Dioûslhit mad hen amzer da zonet.
Evid delhezout an drugarez,
Eus a Zoua, pec'her ha pec'herez;
Koulz a da Jusas, tri-zra deoc'h zo ret,
Rac hebtho ne deus trugarez hebed.
Da ghenta, eur c'heus bras ha founhus;
D'an heil, eur fisiançz krên ha talvoudus:
D'an treda eur feiz krên ha nerzua,
E talvondeghez ar mestr Jesus.
Ha goude kemend-ze holl,
Ma na fell deoc'h en hem goll,
Bezhit hioulec d'en hem viret,
En amzer da zont dioc'h ar pec'hed.
Jusas mar deo bet en hem golhot,
N'hoûe ket heb beza kalz glac'haret;
Hegon dre n'hen devna eur c'heûs mad,
N'a c'hoand goude, dioçh pec'hed pelhât.
1°. Mar dos sanket gand keûz he ene,
N'hen doa ket eur gwir geûs evid-ze,
N'hen doa ket ar glac'har founhus-ze,
Da veza displiget d'he Zoua;
He galoun frezat, gand an hanken,
N'oa nemed ar preon krigner bebken
Pini a zank ato pep torfeder,
A zisken en he galnn da breder.
2°. Elcac'h eur fisians krên ha talvoudus,
N'hen doa nemed mantreghez kounharus;

Digand enn Doue hac he vedelez,
Ne c'houlen na gwelc'h ne trugarez;
Gwskorde. n'eus ket a wir hinigen,
Heb spi e Doue, daoust d'en holl heuken.
Pa zougas Jusas d'ou drubarderez,
Satan diganthan e lam pep mêz,
Hac eur vech m'hen deus truherdet,
Her gra heukrezus, nec'het dreist nec'het.
Gwel-eur torfeder eo kemend-ze:
Habare pec'hi he trubardi Doue,
He zeo karghet a bardiçzeghez,
E pep leac'h, e pep amzer ivez,
N'hen deus en he enn ne sponnd na neac'h;
Goudo he bec'hed ne bât e nep leac'h:
Pec'hi e re dre re herdiçzeghez
Ha gonde he neac'h he bec'hed dre vêz,
Fisiançz hebed n'hen deus en he Zoun,
No glesk ket tenhe ho drugeré:
Pep pec'hor heb spi kerkoulz e Jusas,
Eveldhen dre heno en hem goll sioüas.
3°. N'hen deus ket ar feiz krên he nerzus,
Hen holl delhezon he vestr Jesus;
Evid dêu leal he diheac'h her c'hemer,
Hoghen n'her c'hret ket Map Doue, he benher.
He dre-ze n'hen deus ket e feiz-vad henhon,
Ne denn ket ho drugarez wernezhen.
An dern vuia eus ar bec'herien,
Pe dostahont oc'h er velefen,
E-hors he kador er binigen
N'ho deus nac en heil nac hebên;
Ha dre heno eu hem golhont,
Dre er çzy-ze en hem zaonhont;
Rac evid gwir binigen
Gaud glec'her e renker oc'hpen,
Kofoez med he holl hec'hejou,
En hem zizober dioc'h he çziou;
Dioûal goude d'en hem hafeilhi,
Hac e Doue lekât he holl spi.

*K.* An tri seurd fazi otâ, e ziaroc hanvet,
Me lavar be zisfiçziançz mentreghez kounharet,
He re nebeûd e feiz e delhezou Jesus,
A lakeas er paour Jusas da vea ker gwal heürus.
Grevusded eus he bec'hed d'he benn e zao huan,
He Zone e enkounec'he, ne glesk ket enezhen:
Ar pez e die gwekonde pep-unan de ober,
Evel m'en hem wel kablus, pec'her pe dorfeder,
En hem daol de dreid Jesus pell dioc'h re heukrezi,
Goulen hounthan trugarez dre mil ha kaed mil kri:

D'he gaout mont ma na grede, da viana redet,
Da gaout he vam ar Werc'hez, vid beza selaoüet.
Banelhou Jerusalem a dhe da redet holl,
Ha dreizho a voühez huel, krial, lavarat d'an boll:
Jesus-zo Map da Zoue hac ar gwir Meçzias,
Ha me zo eun dizeûr, eun trubard, eur ghidas.
E-leac'h koûma her ghis-ze, e-leac'h mont da Jesus,
Ha za da gaout he ghenseûrd, nep-zo ganthan kablus,
Pere her lez har vouilhan m'ho doa he lakeat,
Pell dioc'h hasten dourn dezhan avid ha savetât.
Pa fors dehomp-nhi he-mezho, petra' c'heus-tha great,
Mar dhout pec'her ha trubard, dhit eo da hèveçzât,
Nhi n'hou-eus karg a c'haabot, gra evel ma khiri,
Kea gand Doue, gand diaoul, as ne ra mân dehomp-nhi!!!

*N.* Oh! tud dizegar, falbagr, dizeûr,
Pe fors deoc'h, tud kris, huboded hudur?
C'hwi-zo penn-habec eus he dorfed,
Hac a c'hoarzhit oc'h ho glevet.
Pe fors deoc'h-hù bleinerien kaled,
Ha na defhên kên eus ho tênvod?
Daoust d'ho kaked ha d'ho koaperez,
C'hwi bo c'heus mui da deâler hevaz.
Mastokined, bleïnerien hoc'h,
Hac a livirhit pa fors deoc'h;
Hen Israël ha zoc'h barnerien,
Hac ha zoc'h kên didruez, kar yen,
Eun dên, eun ene a ya da goll,
Hac he zoc'h kên dizebland, ker foll.
Mar deo dezhan da zioüal, d hèveçzât,
C'hwi na dlhit ket serha ho taoulagad,
Bac goude beza ha daolet her vouilhen,
Hermeas a dlhac'h ha denha kempen:
Goude beza ha luïet hen drez
Hen dilezel en he henkrez,
Heb basten dourn hebed dezhan,
Heb ober vân hebed anezhan,
A zo eur gristeri ar vraçza,
Hac a renkhot kær da baea.

*K.* Chetu haze ho skoueriou, kristenien a bep stad,
Prederhit stard warnezho, breûdeur a bep hoad,
Kemerhit holl ar ghental digand trubard Jusas,
Ha digand ar Jusevien pera hen dilezas.
Yaouankizon diboëlhed, ledn a skanvadurez,
Deskit gand Jusas hamâ, tec'het dioc'h folhentez,
A ra kouëza her pec'hed dra hali ar re-hall,
Pere ho lezho goude her vouilhen da grïal.

Goude m'bo dhoua ar brinçzed ha kalz a Jesevien,
Great da Jusas trubardi, ha lakeat her voulhen,
Kaër hen devoué birvoudi, huenada hoüela,
Her lezhont hen he wal-eür da glem, da gunec'he.

Ha c'hwi pere-zo karghet da vleïna ho c'hentez,
Tadou, mamhou ha mistri, holl benhou tieghez,
Gwel eghed ar Jusevien deskbit rei gwir ghentel,
Pe eveldho he renkhot oc'h er c'hastis herzel.

An nep a ziskar eun dên her fank hac er voulhen,
A renk mania he zaoüern d'her sevel d'her c'hempen,
Rac mar her lez da vervel her stad truezus-ze,
E kousto ker d'he ene an ober dizeür-ze.

An nep a goüez her pec'hed, a dle buan klask sevel,
Kaout eur gwir geüs anezhan hac he Zoue bean ghervel;
Diskoüez da Zoue he c'hlac'har kentoc'h eghed d'ar bed,
Rac n'eus her meas e Zoue frealzidighez hebed.

Kênoberourien Jusas, prinçzed ar veleïen,
E-leac'h dont d'he frealzi, a gresk c'hoas he hanken,
Kalz goab a rehont anezhan, kalz bras her c'hakethont,
Hac e-leac'h klask he denha en hisfound her lezhont.

A-viskoas e pep amzer eo bet c'hoarvezet-ze,
Gand nep a glask tud ar bed, e-leac'h klask ho Doue,
O displijout da Zoue evid plijout d'an dên,
E-leac'h frealzidighez ne gav nemed hanken.

Mar ho c'heus duet ho c'heue evid plijout d'ar bed,
Mar klaskhit en ho c'hanken bea ganthan frealzet,
E-leac'h frealzidighez n'ho p'ho evel Jusas,
Nemed cur gher diganthan, *pe fors din me ghidas.*

Mar gheûlhit hen ho puhez ghiziou fall ar bed-man,
War an heûr eus ho maro ha war ho tremenvao,
Ne gafhot evel Jusas, ken frealzidighez
Nemed ar gher-mâ spountus : *pe fors din-me Jokes.*

Mar dhoudhe en hem golhet ha daonet da viken,
Kemend ze a sell housit hac housit-the hebkên,
Pe fors din-me an dra-ze guel bremâ petra rhi,
N'hem' eus netra da ober evid da frealzi.

M'hem' eus paet-mad a c'hanot eus ar pez a c'heus grêt;
Bremâ, pe the vo salvet, pe the e vo daonet.
Petra re-'n draze din-me, me n'hem' eus nec'h hebed
Pe the -vo baradozet, pe the vo ifernet.

Prederhit mad kemennâ, c'hwi dên ha plac'h ar bed,
Chetu petre' c'honnezhot oc'h ha ven re garet;
Rebechou ar re c'hoërve hac eun dilez founhus,
Hac evid ho frealzi eun ifern peûrbadus.

O! bed kris ha disleal, bed meûrbed didruez,
Vid nep ho deus da heûliet e-pâd ho holl buhez,
The a zo dibalamour evid dha viçzien
Pa na c'heus da rei dezho nemed ifern hebken!!!

O Jesus hon dioñalhit dioc'h eun hevelep gwal,
Ghrit dehomp trei heviziken keïn da eur bed ker fall,
M'hor bo frealzidighez henoc'h-hû, ô Jesus!
E-pâd hor buhez her bed-mâ hac her vuhez peûrbadus.
Jesus bor Mestr deboner, n'eus nemedoc'h hebken,
Hac a hell mad frealzi goude buhez en dên,
Deoc'h etâ en hem rohimp a hirio da vikên,
Hac henoc'h n'hi a gavo frealzidighez laouen.

# DAOUZECVED KAN.

## Jusas en hem groug.

*N. Hen templ o veza prim taolet,*
*An tregond pez arc'hand milhighet.*
*Jusas gand kalz hast en hem denhas,*
*Hac oc'h eur gorden en hem grougas.*

*K.* Jusas oc'h en hem welet gand an holl kaçzeat,
Goude beza trubardet, dilezet Doue he Dad,
O veza e ty Doue e dremm ar veleïen,
Taolet feùr trubarderez a ya da glask korden.
An despez a ra dezhan teùler pel diouthâ,
Eun arc'hand ker milhighet ha dont d'en hem grouga,
He gorf a ro dar groug-prenn evel eun den muotrer,
He ene dan herouand kend eghed d'he Grouer.
Heuzus d'an êen, d'an douar, he rouk en hem grouga,
Hac oc'h ar groug a zispil he teû d'en hem ranha;
Goude beza trubardet an Tad trugarezus,
He vouzelhou a skulhas d'an douar, ô tra heuzus!
Chetu haze garhedon trubarderez Jusas,
Ha da betra, prederhit, dezhan e talvezas,
Arc'hand kemend hioulet, ar brûd-vad ker klasket?
Da netra ne dalvezhont, mont a rehont e moghed.

Na feùr he drubarderez nac he vuhez her bed-man
Na c'hoas ar vuhez da zonet, nân ne dalhom dezhan,
Kolhet hen deas hen eun toal ar pez hen doa gounêt,
Ha ne hell mui bazkaont ar pez hen deus kolhet.

En eun taol hen deus kolhet hac he goustiançz-vad,
Hac he ene da viken, he dalvouleka mad;
Kolhet hen deus he Zoue, kolhet hen deus pep-tra,
Komend holl a chom gathan, zo ifern da gunuc'ha.

Habars pec'hi he kemer arc'hand 'vid braçza-mad;
Hac eur vech m'hen deus pec'het, n'hel nemed her c'haçzât:
Heùghi a ra he galon pa wel arc'hand goude,
Ha d'her pec'hed kên dister n'hell kaout louzaoure.

Evel-ze co he kolher Doue evid dister-dra,
Hac he hazkaout na helher nemed dre-'r boan vraçza,
Habars-tà mont her pec'hed, taolhit spled dioualhit,
Guelhit habars treanti dre be zôr he zehot kûit.

Ar pec'hed a zo eun aer a euf lost kountamus,
Ha tenha-' re davithan dre ma zeo likaoûus
Hegon divez anezhan a zo dizeùr bras, bras,
Nep a zeû d'he vailhota a gav kalz, kalz a c'hlaz.

Ar pec'hed eo ar braçza eus hon holl gwal-heurion,
Ha mar doc'h mignoun dezhan oc'h mignoun d'ar gwalhou;
Ar pez a wiro houzoc'h beza morçze heurus,
Rac dên na hell war eun drô bea dizeur hac heurus

Guelhit petra harhuas gand an disleal Jusas
Prederhit stard warnezhan guelhit petra' reas;
Da ghenta 'vid hen treina baoualac'h hoûe neùden,
Ha goude-ze ên hem voug ataghet oc'h eur gorden.

Karantez evid arc'hand a zeraoû he wal-eur,
Ha dro war dech na drec'has ho teû war benn-nemeûr,
Da vea skarz ha pervez, a c'hano mac'houmer,
Eur skraber, eun dên difeiz ha trubard d'he Salver.

Muntrer, trubard d'he Zoue, en hem vuntr he-unan;
Ha ze, a ra he dorfed, ar braçza evithan;
Rac o trubardi Jesus he lâz he gorf hebkên,
He vuntrerez he-unan hen toal en ifern yên.

A Jesus, dre c'houevadur, he tâg an douelez,
Ne gret nac en he c'halloud, nac en he vailelez,
Da houalc'hi ar pec'hejou evid ho neatât-holl:
Hac an draze her laka da vont buan d'en hem goll.

Dre eun hevelop ober oc'h Krouer en hem ghemer,
Rac anezhan he-unan oc'h en hem zizober,
He tâg he gorf, he ene, he ro dezho maro,
Hac ar maro dizeurha, peùrbadus ha garo.

Oc'h Douelez peùrbadus, en hem dâg c'hoas oc'hpan
O tonet d'en hem laza oc'h krong ha dre gorden,
Rac perc'henies ar vuhez ne selhe ket hounthan
Hoghen oc'h Doue ha-unan han doa he roet dezhan.

Taga' ra dre ghemend-ze gwir Doue ha gwir an dén,
Gwal-skoûar a ro d'an Ihs ha d'an holl gristeņien.
Rei a ra d'an ebestel eur brud fall ar boûazça,
Rac unan oa anezho pa zeûas d'en hem laza.
C'hwi tud a zoujançz Doue mar ho c'heus eun tech-fall,
Daoust pe ghen dister eo he tlhit hounthan dioûall,
Rac habred pe zivezad he teûfe dho trec'hi,
Ma n'hen trec'hit ho c'hunan o tont d'hen dismantri.
Eun techie an disterha ea he habec kenta,
O veza trec'het Jusas a ra dezhan gwerza
He Zoue hac he Salver ha goude hen treîsas,
Hen eur môr a wal-heuriou, hen ifern hen taolas!
Daoust po ghen dister età he c'hell beza eun tech
He renker hasta buan pa her santer hervech,
Da ober dezhan plega, d'hen dismantra a grenn,
Dindan boan koueza ganthan hen ifern war he benn.
An techic an disterha ma n'her gwaner habred,
He grên atoa a ghemer, gantá' vezer gwanet;
Atao hac a pep amzer ar bian da vras a denn,
Ma n'her gwanhit a bian, bras he torho deoc'h penn.
Disfischit età ato eus an disterha tech,
Ma na fell deoc'h 'vel Jusas bea paket en he bech,
Rac eun dra an disterha hen deus bet arnodet,
Daonedighez abostol, hen ifern ho strinket.
Evel-ze ma na ghirit habred mouga tech-fall,
Her bed-hall pe her bed-mâ warnoc'h he torho wall,
Rac *peccact* diveza n'ho savetaio ket,
Pa deûfac'h war ho maro, krên, krên d'her lavaret.
Disfischit età pec'her eus ar *peccact*-ze,
Ho c'heus hîoul da lavaret war ho maro eun dô,
N'hoc'h ket gwesil d'he lavaret ha pa helfac'h ober,
Ar *peccact* he unan ne vo ket ho salver.
Jusas sklear her lavaras ha daoust da guemend-ze,
He geus hac ho binigen gwân ho daon a houe;
Kofez a reas he bec'hed, keus a ziskouez dezhan,
Hoghen, heil nac heghile ne salvhont anezhan.
E-leac'h fisianç he Doue, e-leac'h gwir binigen,
N'hen deveus en he galon nemed eur faos hanken,
Glac'har hen deus hemezhan, hegon glac'har mezus,
Hac hen distro da c'houlen trugarez oc'h Jesus.
Evel-ze he binigen n'oa nemed hanken-bèr,
He geus, he gonfeçzion a ïoa re zister,
Holl he rehont ilirac Doue he zistaolidighez,
Ha daoust d'he holl *beccact*, hen ifern yên he kouez.
Ma oa fell deoc'h-ta koueza e gwal-heur bras Jusas,
Ho plet eur gwir *beccati*, na vezit ket gludas,
Rac ne c'hulazer morçze en baner Map Doue,
Her bed-hall hac her bed-màn e vez glas goude-za.

Oh! hon-zo-età gwalhus, diskolpa gand Doue,
Goapàt e vadeleçziou zo gwalhus bras ive,
Hac evel hep gwir glac'har, n'eus trugarez hebed
Nep a ra goab a Zoue hep màr e vo daonet.
Hoghan hebkèn lavarat e ve bet gwal c'hreat,
Heb c'hoand hebed nac bioul da zont d'en hem welhât,
A zo re ober goah a Zoue hevel Jusas,
Hac e zelhit haveldhan mont heùn d'an ifern bras.
Bezhit età, ô pec'her, furhoc'h eghed Jusas,
Hac o kofez ho pec'hed, ho phet ive c'hoas,
Gand keùs pec'hed tremenet, fisiançz vras e Doue,
Ha c'hoanteghez ar vraçza d'en hem viret goude.
Daoust pe gher bras e c'halfe ho pec'hed-tà heza,
N'en hem vàntrhit re morçze, goulenhit anezhan
Trugarez digand Jesus ha màr doc'h goude-vez,
C'hoantek-mad d'en hem viret he kafhot trugarez.

---

# TRIZECVED KAN.

## Park ar Goad.

*Goude beza kalz hevoret,*
*Park eur poder ho deus prenet,*
*Da zoüara ar birc'hirined*
*He kear Jerusalem marvet.*

*K.* A be spered e teû-tà eur seùrd dic'hisamand?
Beleien sinagoga ho deus kalz a zamand
Kalz haoun ho deus hemezho, da louçzàt an tenzor,
O tont da lakât henhan a Jusas an daskor.
Haoün ho deus o kemeret feùr eur goad ar glânha,
N'helhont ket war ho meno dreïzhan en hem louza,
Heùs ho deus oc'h en ober a gredhont ar falha,
Ha n ho deus keùs gwsgouda o c'hober her skuilha.
Piou na vezo saoüzanet a her seùrd dalbentez,
Hac a vleïnadur eun Doue, piou n'hen devo souez?
Oc'h her guelet o treï, ho holl filpouzerez,
He mister kên talvoudek d'hor c'helenhadurez.
Doue ne falhas ket dezhan he vige feùr he oan,
Dalc'het gand ar bec'herten evid ho gloar gwan,
Hégon 'vid ma talveçzche, d'an holl birc'hirined
Da gaout goude ho maro heberc'h-mad ha gwered.
Ha perac-tà kemend-ze houzoc'h-bù m'her goulen?
Nemed evid dehomp deski ar garantez dreist-penn,
Hen deus Doue evid pëorian hac an dud hezomec,
Hac a rank pirc'hirina ha dre ar bed redec.
Doue a fell dezhan c'hoas deski dehomp dre heno,
Ne doa en he Vap penher, na biken ne vezo,

Netra nemed talvoudec, evid silvidighez,
An dud hen doa dilcuhet hac a ra c'hoas bemdez
Mar lez 'vid arc'hand gwerza, ho Vap muia karet,
He zézo e kemend-ze hoa prena ar re veo,
Gand pris eus a eur gôad pun hen doa skuilhet,
Ha rei chan peurbadus ileizhan d'ar re varo.
Labourhomp-tà a zrevi e-pâd hon holl buhez,
'Wid delhezout lodenha hen deiz ar gwir danvez;
M'hor bu pers, beo ha maro, ha delhezou Jesus,
Ha kaout en he varadoz an chan-ze peùrbadus.
Park eur poder a brêohont evid ober gweied,
Ha da zoüara henlu hebkén pirc'hirined;
Hamâ-tà grehomp prederin, deskhomp-mad petra eo,
Poder, park ha pirc'hirin, ze dehomp a dalvezo.
Ar poder eo an hini a reas korf a zouar,
Hac a netra a deühas ene evid he c'hloar;
Park poder eo ar bed-man prenet gand goad Map Dén,
Ha eo ar Barados digor dehomp da viken.
Leverhomp brenâ buan hep trudeiherez
Petra eo eur pirc'hirin hac her birc'hirinez,
Holl he zhoump pirc'hirined, rac e-pâd hor buhez,
Ne rehomp holl nemed kerzet wuzâ peùrbadelez.
Haraoc maro Map Doue, an holl birc'hirined,
An holl dud hen ifernou a veze holl beçziet;
Hegon o tont da skuilha he holl c'hoad evitho,
Hen deus prenet eun heberc'h ha n'eo ket ker garo.
Me a fell dign lavaret hen deveus dre heno,
Prenet dezho eur c'housket kend eghed eur maro,
Ha rohet dezho eur c'havel, kentoc'h eghed eur bez,
A-be-leac'h d'ar gwir vuhez ho c'hoezo eun dervez
Kemend a c'housten houtho, o c'hortos an deiz-ze,
Eo ma tuhuit d'en hem c'hoüarn e gwir birc'hirined,
Pirc'hirined her bed 'vid beza gaude-ze,
Gwir vugalo da Zoue, henhan baradozet
Pirc'hirined an douar, deskhit a vremâ-tà,
Bevza holl evid Doue ha mervel d'ar bed-mâ,
Ma c'helhot bea heberc'het eun dervez hen êenvou,
E-touez ar sænd, an elez, her joa, hen hebatou.

*Bremâ va brëur ha va c'hoar gristen :*

N. Prederhit haliez war gwal-heür Jusas,
Ha na vezhit ket heveldhan ghidis,
Koûnhit haliez hen ifern yén,
Evid na gweçzhot henhan biken.
Na vezhit morçzo na trubard na trubardez,
Na da Jesus ho Salver, na d'an dud ivez,
Trubard e pep amzer a zo bet kalz gwastet,
Her bed-mâ p'her bed-hall he vez alo gwanet.

*K.* *Kain* a zo bed ar c'henta eus an holl drubarded,
Hac war digarez bilo, *Abel* hen deus lazet,
Gwastet eo bet ker buan gand kri he skiandchou,
Hac a bera Doue e c'herhu, ganthan kalz digweçzou.
Pep-eür fall war an douar hen heüil a c'houdevez,
Ne gavas nemed hanken, trubual, e-pád he vuhez
Gwanet kalz houe her bed-mâ dre bep seürt hankenou;
Eur-vad ma na deo daonet goudo taoi an hankou.
*Dalila* o trubardi, he miguoun bras *Sanson*,
War nizhi, war'he c'henvrois a deun kalz poan galon,
Gwal-heürion ar re vraçza a denhas dre heno,
War he zád he warnizhi hu war holl dud he brô.
Eun tân wall eus ar houeçza a zéo holl hu ost ar vrô,
Hac a roas da *Zalila* ha d'he zad ar maro;
Da galz a Philistined he houe habec distruch,
Ha da dempl ho doueou da gweza en he huch.
*Koré*, *Dathan*, *Abiron*, trubarded Moisez,
Eus a vreac'h Doue buanet a c'houzanvas ar boüez;
Rac an douar a zigoras evid ho lounka holl,
Ha dirac pobl Israël he zchont bo zu da goll
*Amnon*, a baëas re gher bea trubarded *Thamur*,
He vuhez dezhin a gousias, rac he vreûr e kounhar,
A roas an urz d'he vuntra e-pad eûl lein roet,
Evid dont d'hen trubardi 'vel m'hen doa trubardet.
A-viskoas an druharded habaoue ma zeus bed,
Kér bras, ho zrubarderez atao ho deus paet;
Jusas Iskariotez o veza ar braçza,
Hen deveus ranket ive paëa gand ar c'hærha.
N'oa ket hebkén he vuhez ganl danvez a golhas,
He hano-mad, he chan, pep madelez c'hoas,
A golhas gand he ene hac evid birviken,
Rac gand he drubarderez hen ifern he tisken.
Chetu loden trubarded, koûnhit mad, ô kristen!
Kemerhit skoüer dioc'h Jusas ha diouallit a grên,
Evid ma tiarbenhot eur gwal-heür ken heüzus,
Ha ma c'helhot mont kenioc'h gand Doue d'ar vuhez heurus
Doue hen deus greot Barados evid gwir gristenien,
Hac hen ifern he strinko an dud fall war ho fenn;
Dionalhit-tâ oc'h ifern ha lakhit ho c'holl boan,
Da zelhezout Baralos o vale hen hend maan.
Bremâ 'vid miret houzoc'h, en ifern da goüeza,
Ne a fell dign ganeoc'h, dont da brederia,
War draou a ra hen ifern koueza kalz eneon,
Koll al lod her Barados, pellât dioc'h an ênvou.
Penn-habec a ghementze, eo dre na virer ket;
Kemend a zo gand Ihs, gand Doue gourc'hemenhet;
Prederhomp-tâ a zrevi ha stard war ghemend ze,
Ha lakehomp hon holl boan d'ho miret goude ze.

# PEVARZECVED KAN.

WAR AN IFERN PEURBADUS, PREDESENNOU;
HABEGOU A RA KOUEZA HENHAN A STRIOU.

*K.* Eun den a zilez Done a zo eun dra heuzus,
Ha chetu petra' reas eun diskib da Jesus,
Goüerza' ra ha trubardi daoust a ma zoa unan,
Eus an daouzec Abostol nodet gand Spered-Glân.
Jusas Iskariotez karghet a zeihezou,
Bete-zo-kên kaout galhout da ober kalz marzou;
Eus a vignon d'ho Zoue goude ker kaër graçzou,
En hem wal evid bikên e kreiz an hisfouutou.
Krênhit etâ, ha krênlut, pec'her dizeur ma zoc'h,
En hem virhit a bec'hed, 'vid re-hall, evidoc'h,
Na goûnhit mui da bec'hi na rohit mui gwal skoüeriou,
Gand haoûn da gweza goudo he punçz an ifernіou.
Rac eur wirionez vras ha peûrbadus eo:

*N.* Eun ifern-zo, na ziskredhit ket,
Hac en ho greiz e vezo taolet,
Kemand ho devezo hevel Jusas,
Lakeat staga Jesus oc'h ar groas.
Oh! hêu-zo kalz tud gwskouda,
O veva er fazi dizeur-ze;
Ha pere a-bên ho c'hreïzon
Dre ho ratoz-mad, holl en hem zaon.
Hac evid gwir:

Hen ifern ho vezo strinket,
Kemand ho devezho torhet
Urzou Doue, urzou an Ilis,
Evid beva en ho divis.

Preden a rahimp età pelhoc'h,
War Gourc'hemenhou hon Doue gheneoc'h,
Ha wae re an Ilis ive,
Taolhomp holl spled mad war ghemend-ze.

---

## KENTA GOURC'HEMEN A ZOUE.

*K*. Dên kaledet her pec'hed, dên hep na feiz na reiz,
Dha zarn 'vezo an ifern, mont a rhi hen he greiz,
Ma na gherez dilezel buhez-fall ha dizurchou,
Hac eus a Zoue, he Ilis, miret Gourc'hemenhou.
Dre he ghenta Gourc'hemen, Doue dehomp holl a ghemen
He hazeùli, he garet, ober haliez peden,
Beza c'hoantek da ober kemend a fell dezhan,
Ker buan hac ar re heurus daoust m'hoump c'hoas her bed-man.
The-età dên dibedus a gwezo truez ghenez,
O chom hep pedi Doue, nos-vintin 'vel ma rhez,
Rac mar rohez holl d'ar vulez-mâ hep rei netra da Zoue,
Na c'hed evid dha loden nemed' ifern ive.
Eun Doue a c'houlen beza hazeùlet ha karet
Gwal-eür d'ar graoñadurien pere ne senthint ket,
Rac e-leac'h an heürusded ho gortos hen éenvou,
He vhint da viken drastet e puncz an ifernou.
Oc'hpen karet ha pedi e reaker c'hoas heûlia'-r,
Peder Vertus Theologal vertuczíou ar redta;
'Vid mad hazeuli Doue, delhezond heürusded,
Feiz, Esperançz, Karantez, Religion a zo ret.
Beva hervez ar Feiz hac hervez Karantez,
Kaout kalz a Religion hac he heùlia bemdez,
A ro zouden esperançz da welet an éenvou,
Ha da veza da viken miret dioc'h ifernou.
Kemend a rear a henep ar peder vertus-mâ
A zisplich kalz da Zoue, oc'h ifern a dosta,
Terhi a ra ar c'henta euz he C'hourc'hemenhou,
He vuaneghez souden a denn war ar penhou.
Evid età diarben eur gwal-eur ker spountus,
Guelhomp bremà penaos en hem c'hrear kablus,
A henep ar vertuçzíou hanvet Theologal,
Ha vertus Religion pini ho heûil ractal.

---

**Da ghenta war ar Feiz.**

*K.* Haraoc pep tra ar Feiz a ra dehomp kredi kreñ,
Kemend a gred an Ilis, kemend a c'houre hemen,
Palamour ma zeo Doue hen deus d'hei diskleriet,
Gwirionezion peûrbadus a renk beza kredet.
Diskredi-ta a eun-dra kredet gand an Ilis,
Ober dezhañ he unan eur greden ea he c'his,
A zo fazi ar houaçza ha mar dalc'her heñhañ,
N'eus màr na daï d'an ifern nep a varvo gant han.
Evel ma ve diskredi eur mister bras benhac,
Nac'h he c'hell beza eun Doue, vel ar baotred distac;
Nac'h he zeus eur Barados hac eun ifern gatbo,
Nac'h he ve her Sakramand, Jesus gwir Dên, Doue beo.

*N.* Kredi e c'hell beza hugunaoded,
Salvet ker koulz hac ar Gatholiked;
Kredi e vo c'hoas ho Relijiou,
Ker koulz hac hini Catholik, gwirion:
Lenn ho skrijou dre re a zebron,
Selaou ho lenn ha klevet ho sarmon,
A zo meûrbed gwallus da bep-unan,
Dre ma c'hell trema hen ifern a dên
Chom heb deski he bedenhou
A Zone, an Ilis ar Goure hemenhou,
A zo beza re, kalz re lezirec,
Koulz eo lavaret he ve difeizrec:
Ar Sakramandchou ive diaraont
Koulz hac ar pez-zo ret ouid ho c'haout,
A ra nep-zo a ze kablus
Eus a wastadurez bras delhezus.
Eun tad hac eur vam, eur mestr ha mestrez,
Ne zeskhont d'ho bugale, pe d'ho matez,
Nac ho fedenhou nac ho c'hreançzou,
Ne d'hint ket dinam dirac an Aotrou,
E tail en hem lakehont dre henaou,
Da denha warnezho kalz a boualhou.
Ober faï war ar c'hatekismou,
Chom heb mont d'ho selaou hen ilizou,
A ra dre-ze eun dên sul gabluçzoc'h,
Ma c'helfe dre heno bea desketoc'h.
Rac e chom dizisk e kever ar Feiz,
En hem lakear ber meas eus an Ilis,
Hac e tail c'hoas da goll he ene
Ha da gweza hen ifern goude-ze.

*K.* M'ho pefhé Feiz haoualac'h, eur Feiz krên ha beo
Ha pa na ve ket braçzoc'h eghed eur c'hreûnen seo,

Dreizhan c'hwi' halfe souden trec'hi ho koual dechou,
Ha dre ar c'hraçz a Zoue trei oc'h ar vertuçziou.
Dreizhan ha c'halfac'h ive dileac'ha'r meneçziou,
Ho techou fall a deûfe da veza vertuçziou,
Dre Feiz o zear da Jesus, dre Feiz eo e paler,
Dreizhan a-bep klênvejou parea holl a helber.
Dre'r Feiz, tud goulou deiz, koulz a tud ar c'hûz-heol,
E rouantelez ėenvou a zo heberc'het-holl,
Gand Abraham hac Isâc ha gand Jacob ive,
Hoglian diènez Feiz a ra chom holl a-dre.
Heb Feiz n'helher kaout graçzou evid silvidighez
Hebthi ne deus esperançz, n'halher kaout karantez,
Heb eur gwir Feiz e Doue, n'eus Religion hebet,
Hebthi ne halher beza nemed preizi daonet.
Heb reizenhou ar Feiz n'eus ket a wir vertus,
Dre Feiz, eo vertus maghet en hon Aotrou Jesus,
Heb Feiz oberou kâërha, zo oberou maro
Ha dirae Doue birviken, delhezou n'ho devo.
Pa na helher heb Feiz treanti barados
Goulenhit-tâ ma kresko Feiz henhoc'h deiz ha nos,
Goulenhit dre bedenhou hac eus ar re c'hocka,
M'ho pezho ato Feiz a dog ar vuhez-mâ.

### War ar Spi pe an Esperançz.

*K.* Esperançz-zo eur vertus hac a ra dehomp gortos,
Digand trugarez Doue, heûrusded, barados,
Her bed-hall buhez peûrbadus, galloudighez bremâ,
D'ober hor silvidighez e-pâd ar vuhez-mâ.
Rae-ze koll spi e Doue, koll henhan ar fisiançz,
O kredi ho bec'hejou dreist pep seûrd induljanç,
A-ve-c'hoas braçzoc'h pec'hed, 'ghed ha holl bec'hejou:
An nep a varv her stad-ze, a zellnt iferniou.
Ret eo età a Doue, kalz spia goude pec'hed,
Ha daoust ma ve kalz grevus, fiçziout henhan bepred,
Rac disfiçziançz e Doue koulz a gwevadurez,
A ra disken ben ifern kalz pec'herien bemdez.
Guelhomp bremâ penaos en hem c'hrear tâ kablus,
A henep an Esperançz heil Theologal vertus,
Ma rahimp eur gwir binigen gand fisianç e Doue,
'Vid galhoud mont d'an ėenvou d'he veûli goude-ze.

*N.* An Esperançz vad ha kristen,
A ro ato fisiançz d'an dên,
Ha daoust ma ve bras he dorfed,
Digand Doue trugarez he c'hed.
Gout a ra penaos ar gwevadurez
Ne denfe ket warnezhân trugarez;

Ha re henkrezi, a va evitâ,
Braçzoc'h pec'hed kalz eghed ar c'henta.
Dre-ze, daoust d'ar c'hrevusded,
Ha d'ar vrasder eus he bec'hed,
He c'hed ar gwalc'h digand Doue,
Dre he spi ben he drugare.
Na zisfiçzhomp atà murçze,
Eûs a drugarez eun Doue,
Ghedhomp ato ar skor eus he c'hraçz,
Rac gwevadurez a ve kalz hoûaçz.
Disfisihout a vadelez Doue,
Hac eus a skoriou he c'hraçz ive:
Lezel ar mad heb beza great,
Pa vez kemend-za eun dlead;
Koll kaloun rac ma zoar pec'her,
Ha ve kavaitha he Salver.
Kaout re a fisiançz gwskonde
A ve eur gwal bec'hed ive,
Ha war digarez m'eo Doue mad,
Hounihan re en hem hardiçzât:
Pec'hi gand re a hardiçzeghez,
O kredi re en he vadelez,
A zo beza ato ker kablus
Evel pa vet holl ra nec'hus.
Beza kablus a bec'hed marvel,
Ha pec'hi evel eun diçzervel,
War digarez m'eo eun Doue mad,
Ha ma vezhor kuit o kofeçzât;
Kemend-ze a zo ker bras pec'hed,
Ma telhit en ifern beza drastet.
O veza en eur vreuriez devod
Ghedal beza salvet a ve sod,
Ma na rear evid en hem savetei,
Ha dioc'h pep gwal-dech en hem zistrei;
Kemend holl a ve mad da ober,
Evid dioc'h buhez fall en hem zizober.
O kredi re war he c'hra ha gherion
War he nerz kalounec ha menhoçziou,
Hen habec tost da bec'hi en hem lakât,
O kaout re a fisiançz en he eur-vad,
Hen he dalvoudeghez hen he vadou,
En hem nec'hi re hen he golhou,
Heb klask e Doue en hem frealzi,
A zo ato kalz re houal-bec'hi;
Kemend-ze holl d'ar spi vad-ze henebus,
Ha d'ar re ho gra, traou kalz re zaonus.

*K.* Esperançz a dle beza atao loden tud leal,

E Doue eo he tle beza hac e madou-'n bed hall,
Kemoc'h eghed e danvez, e madou ar bed-mà,
Pere a dremen buan hac a ya da netra.
  Nep hen deus gwir esperançz, e Doue a gav heberc'h,
Hac e tail ar gwalhuçza he tale'ho war ho lerc'h,
Evid rei kalz skôr dezhan, evel ma reaz gwec'h-hall,
Da Gedeon ha da Zavid, d'ho miret dioc'h pep gwal.
  Talvoudeghez esperançz a zo dreist pep madou,
Deskhit-hi d'ho pugale, c'hwi tadou ha mamhou,
Rac hervez ar roue David, kemend he dilezo,
Gand Doue a vo dilezet, ha d'an êen ne dao.
  Hoguen kemeud e Doue esperançz a laka,
A vo atao heberc'het, her bed-hall, her bed-mà;
Ar gwir fisianç e Doue a ra atao heürus,
Kemend a zeú da spia hen Tad trugarezus.
  Dre he fisiançz e Doue, David hen deus trec'het,
Dreizhi, he henebourien hen deus atao herlucet;
A viskoas da wirviken kemend ho deus gwir spi,
A ra kalz lid da Zaue, ho deus eür-vad ganthi.
  Nep e Doue ho deus fisiançz, zo ganthan mad miret,
Nep a zisfich anezhan, a vezo dilezet;
Esperançz vad e Doue a ro kalz joausded,
Ha pep disfiziançz henhan, a ra beza nec'hed.
  Garliedon an esperançz eo ar peoc'h gand Doue,
Hoghen evid disfiçzius n'eus peoc'h hebed morçze,
Esperançz a ro dezhan bepred eun nerz nevez,
Keid a ma zeo disfiçzius eo leün a laaskentez.
  An Esperançz en eur gher' zo evid pep kristen,
Ar pez ma zeo d'ar soudard, ha zaé houarn d'e sifen,
Dreizhi e tle pep kristen ober silvidighez,
Dre zelhezou he Salver keid a ma màn e buhez.
  Esperançz stard e Doue a ra gouzaon pep-tra,
Ar c'holhou, ar c'hlênvejou, kemend zo a c'hoëvra,
Ha prederi ar maro hevel ar braçza mad,
Pa ranker buhez ar bed-mà, gand pep-tra holl kuitât.
  Ar spi e Doue a reas d'ar seiz-breür Machabee,
Ha da sand Paol he-unan pell amzer goude-ze,
Gouzaon poanliou kalz grevus hac ar maro garva,
Ho geuzaon gand levenez, gand eur joa ar vraçza.
  *Ezelias* ha *Josophad*, *Judith* ha *Suzanka*,
Ha kalz-hall a Juservien hevel eun *Abia*,
Dre ho fisiançz o Doue ho deus great burzudou,
Hac o tail koll ho buhez, ker koulz hac ho madou.
  War Esperanç gwskoude, na fischit re breûdeur,
Gathi ma na d'oc'h keüçziec ho p'ho atao droug-eür
Heb esperançz e Doue, ma na deus barados,
Buhez-fall, daoust d'he esperançz a hiel d'an ifern klos.

### War ar Garantez.

*K.* Ar gher-mâ, *ar Garantez*, zo eus an holl gomzou,
Ar c'hoeka, an hetuçza, a hel dont e ghenou,
Hel lezen gos tremenet henhec gwech eo hanvet,
Ha pemp a pevar ughend, e nevez eo galvet.
Evel-ze gher *Karantez*, eo komz an Aviel,
Hetus bras d'an diou-skonarn, d'ar ghenou he ze mel:
Eus a ghemend a ieçziou a gomzer war ar bed,
Hini n'hel beza gatli mad hevelebekêt.
*Karantez* a zo ive hervez Louis sand Thomas,
Etré an dên ha Doue, eur vignouniach vras,
Savet war an heürusded, a bini an habec,
Eo karet Doue evithan, gand Doue bea karet c'hoêe.
*Karantez* koulz ha Feiz hac Esperançz pep map
Zo eur vertus Theologal, vertus dioc'h an dibap,
Hac hervez an Abostol, eus an teir vertus mâ,
Karantez eo-'n huelha, ar welha, ar redta.
Pa houfac'h, an holl ieçziou, he-me an Abostol,
Ha pa houfac'h diougani, ha p'ho-phe Feiz dreist holl,
Ha p'ho-phe-n holl skianchou, ha pa rafac'h marzou
N'hoc'h netra heb *Karantez*, daoust d'ho feiz, d'ho spiou.
Ha p'ho-phe ar c'hweçzeghez eus an holl misteriou,
Ha pa rofac'h d'ar beorien, ho c'holl danvez, madou,
Kemend-ze-zo talvoudek ha no dalhont netra,
Ma n'ho c'heus ar *Garantez*, rac hy eo ar redta.
Ar Feiz heb ar *Garantez* a zo eur Feiz maro,
Hac hebthi an Esperançz barados ne gavo,
An holl oberou kaerha he me c'hoas sand Jakes,
Ne dâlhont mân d'ar c'hristen hep ar gwir *Garantez*.
Pa na helhomp-tâ hepthi biken beza heürus,
Goulenhomp digand Doue *Karantez* peurbadus,
Guelhomp penaos e pec'her a henep *Karantez*,
Ma c'helfhemp en hem viret a bec'hed goudevez.
*N.* Pa vez eun dên hervech harhuet,
Hen eun hoad kloc ha skianchet;
Chom heb lavaret bemdez he Acıou,
Feiz, Spi, Karantez, he bedenhou;
Hen hem c'hra dro heno kalz kablus,
Rac an dra-ze zo gwal bec'hedus.
Karet muioc'h eun-dra eghed Doue,
Petramaud kemend kae hên ive;
Kaout gwel guelet Doue diroghet,
Eghed bea he-uan dispriget;
A zo kaout nebeûd a Garantez;
Kemend her gra ho devezho henkrez,
Ober pep-tra en he froundenn,

En he c'hus, hervez he benn,
E-leac'h oberi dre Garantez
Evid gloar Doue, he silvidighez:
Oberi hervez he faltazi,
Heulia eus ar re-hall an hali,
E-leac'h goulen kuzul digand Doue,
Nac ober evithan kemend-ze;
Chom c'hoas hep kounia henhâ,
A zo kablusded ar vraçza

A-c'hrât-vad, a henep Doue grosmolat,
Palamour d'ar c'holhou ha d'ar poanhiou,
Da gweza warnhomp hen deus lakeat;
Abalamour ive d'an ifernïou,
E-kreiz pere he tiskar a vernïou,
Hac he teù da gastiza diremet,
An holl eneou eus an dud daonet;
Grosmolat war ghemend-ze hallez,
A zo beza ive hep Karantez,
Nep a guiez hac en hem lez ben eur seûrd çzi
A zelhit mont d'an ifern da leski.

Dre lezireghez ha dre laoskentez,
Chom hep rei kuzul-vad d'he hentez;
Ha gand haoun da veza goapeat,
Chom heb lavaret pa ober eur mad,
A ve talvoudec da c'hloar Doue,
Ha skoüerius evid an neçza ive;
Ar seurd faziou n'hint ket karantezus,
Ha kemend ho gra a zo kalz kablus.

Ar gwir Garantez dehomp holl a ghemen,
Ober, ha karet Doue hac he lezen;
Hem belhât-età dioc'h oberou Doue,
Distrei re-hall dihoutho ive,
Ho dizalia da ober ar mad,
Evel ma ve mont da goveçzât,
Da gomunia, d'an oferenhou,
D'ar ghelenhadurez, d'ar gousperou,
Nep her gra dirac Doue-zo hargarzus,
Eur seûrd ober a zo ato kablus.

Ober goap eus an hentez,
Evid he zistrei dioc'h madelez,
Pe he zoughen da ober falhentez,
Dre he gaked hac he c'hoaperez:
Ober diezhan serha he c'henou,
He lakât da ober gwal draou;
Miret hounthan d'en hem hunvania,
Ha d'ar gaçzoun-fill he halia;
A zo peli dioc'h kaout gwir garantez,
An nep her gra, an ifern a zirez.

*K*. Doue dehomp-holl a c'hourc'hemen, he garet dreist pep-tra
Hac eveldhomp hon unan, karet c'hoas hon neçza,
Doue he-me an Abostol hen deveus hor c'haret,
Ha falhout a ra dezhan beza ghanehomp karet.
Karantez 'vid karantez eo a dlehomp-tà dezhan,
Mez Karantez a bim e zeus kelou haman,
A dle beza kalz braçzoc'h, hen tù-hall eun tam-mad,
D'hor C'harantez hon unan; da hini mam ha tad.
Hegon penaos e tlehomp-nhi karet Doue her ghis-ze?
Taolhomp spled-mad, va breûdeur, prederhomp an dra-ze;
Doue a dle beza karet dreist kemend tra-holl-zo,
Na helhomp nemed henhan karet kemend a zo.
Doue hebkên-tà he-unan, eo a dlehomp da garet,
Kaloun n'hell beza ranhet gand netra-hall hebed,
N'hell ket beza da Zoue ha d'hen dra benhac hall,
Kaloun a rann her ghis-ze, a zo lodenher-fall.
N'hellomp he-me sand Vaze, kéela Doue hac ar bed,
Daou-vestr hint kalz dishenvel, n'helhont en hem glevet,
Rac o keela ar c'henta, an heil a zilezhot,
Ha gand heil hac heghile biken mad na vihot.
Keela war eun drò daou vestr, n'hel dèn mad da ober,
O tont da ghéela unan, eun-hall a ziskéeler,
An dra a blieb d'ar c'henta, d'an heil a zisplijo,
Hac ho glaza ho daou, haliez a herhuio.
Pa na helher war eun drò keela-tà mad haoñalc'h,
Daou vestr zo ken diçzhenvel evel Doue ha bed balc'h,
En hem rohit krenn d'ar c'henta, lhist an heil a gostez,
Ha gand kaloun ar c'hoeka, keelhit ho Toue bemdez.
Ret eo d'an holl he garet ha dreist kemend tra-zo,
A galoun hac a spered, ha gand eun ners garo,
Hoûnhez eo eus al Lezen ar Gourc'hemen vraçza;
Nep ne går Doue her ghis-zo, a zo kaçzeat ganthâ.
Dre Garantez birwidic he tlehomp karet Doue,
Hac en hon holl oberou e tlefhemp diskoûez-ze,
Rac he-me an Abostol kemend tra holl a rehomp,
Holl dre garantez Doue, da ober a renkhomp.
Pe c'hwi goumzo he-mezhan, pe c'hwi a obero,
O tibri hac o c'hefa, 'vid Doue c'hwi ho graio,
Klênved, hanken ha kolhou, ar maro mar deo ret
Dre garantez 'vid Jesus, a c'houzaoufhot bepred.
Ra vo eskumunughet a lavar-hèn c'hoas,
Nep n'hen deus ket Karantez evid Jesus her groas;
Nep ne går ket he neçza, he-me sand Jan ive,
Mar lavar e kår Doue, a zo gaoûiad dre-ze.
Oc'hpen-tà karet Doue he tlehomp karet ive,
Hon neçza, hon holl breûdeur, hac ho c'haret e Doue;
Rac sand Pèr koulz ha Paol, hen deus dehomp lavaret,
E-zeo urzet gand Doue dehomp holl en hem garet.

Hel lezsa goz eo urzet dehomp karet mignouned,
Ha tevel war argarden hen deus henebour grêt,
Hoghen Doue hen Aviel a c'hourc'hemen dehomp holl,
Karet hon henebourien dindan boan d'en hem goll.
Dre eur garantez gwirion eo e tlehomp ho c'haret,
Karantez hac a dlefe kreski henhomp bepred;
A-zeis-a-zeis ha tlefe kreski hor c'harantez,
A-zalec hoad skiandelus, bete fin hor buhez.
Ne ket hebkên her ghenou e tle bea karantez,
Her galon, hen oberou, he tlo beza ivez,
Bete gouzaon ar maro ma ve an dra-ze ret,
Evel m'hen deus evidhomp Jesus Krist gouzanvet.
Dre eur garantez tener hac eus an denerha,
Eo e rankhomp-tâ breûdeur, karet-holl hon neçza,
Derc'hel mad ato dizhi ha dioual da ober,
Netra' vid ea hem yena morçze en ho ghevar.
En hem donghen a dlefhemp kalz bras d'en hem garet,
Hen ober buan he buan, hac hep dale hebed;
D'ar re-hall ober ato evel ma c'hoantahomp,
He rafhent dehomp hon-unan en he leac'h mar gherhehomp.
An heil rum gand he hentez a dle gouzaon bepred,
Doughen heil beac'h heghile a zo gourc'hemenhet;
Rei dourn an heil d'heghile, en hem darnaou mad,
D'an holl ober trugarez ha droug hankounac'hât.
Na vezhomp da zên morçze, a netra dlehourien,
Nemed eus ar Garantez a dle-n heil rum d'hebên,
Dên, diliam e pep amzer, na dlefe kaout ken stag,
Nemed Karantez kristen, pep-tra-hall hen distag.
Karhomp etâ hon neçza eveldhomp hon-unan,
Ma c'helfhemp mont eun dervez gand Jesus d'he ehan,
Ha beza ganthan karet e-leac'h beza kaçzeat,
Rac hervez hor c'harantez o vezo dehomp holl great
Karet hon henebourien, zo c'hoaz gourc'hemenhet,
An holl Dadou, an holl Sænd, ho deus holl her c'hredet;
Chom hep karet henebour a ve en hem lakât,
Hen habec ben gand Doua, he-unan kaçzeat.
Kalz trubul-zo o c'hortos, nep ne gàr trubuilher,
C'hoarzin oc'h he wal-heûriou a vo eur gwal ober,
Ret eo pedi evithan ha rei dezhan benhos,
Heb ober an dister-vân, oc'h he c'her a valhos.
Karhit her ghis-ze bemdez ho c'holl henebourien,
Hac hep mâr e hwi a denho benhos Doue war ho penn,
Dre-ze Doue ho kemero evid he vugale,
He venhos deoc'h a roïo, he-me c'hoas sand Vaze.
Ober vad evid eun droug, da Zoue zo kalz hetus,
Da-ze hen deus lavaret rei barados heurus,
Dioc'h droug distrei henebour ha d'ar mad he zoughen,
A denn trugaraz Doue, a viskoas da viken.

*N.* Guelhomp bremâ va mignoun,
Ha prederhomp a galoun,
Petra e tle beza ar Garantez,
Ha pini eo he zaloudeghez.
Karantez a dle beza buhezec,
Buhez-hir a ro ha talvoudec;
Dalc'hit-tâ mad ato d'an drugarez,
Staghit mad oc'h bruched ar garantez,
Hac e-pâd ho puhez c'hwi a vezo,
Ha dirac Doue ha dirac an dud, beo.
Gwir Garantez a dle beza padus,
Da zên hebed ne dle beza enouus;
O karet neçza evel ma zeo led,
E-peùrc'hrear lezen bepred;
Ar Garantez pell dioc'h bianhât,
A dle mont bemdez war welhât.
N'ho phet morçze Karantez dic'hizet,
Lakhit-hi a-ziaraoc bepred,
Kaçzahit krenn an droug, grhit c'hoëc ar mad,
Hac en hem ziskouezhit eto hanad:
Her gwalhou, her boan, o pep henkréz,
Koulz hac her joa, Karantez frank diskouez.
Karantez a dle beza gouzanvuz,
Morçze gourvenhec nac henkrezus,
Dên gouzanvus he-me an Abostol,
A dâl mui eghed kand mil dên foll;
He-unan e ro skouer a ghemend-ze,
O c'houlen dighenchomp en drugare.
*Moises* koulz hac *Aaron* ha vreùr,
O vea chalus ne c'hounezhont nemeur,
Doue a lavar dezho war ghememan,
Ne dajhent birwiken o doûar Kanân;
*Nabad* gand *David* a vige kastizet,
Hanez ar c'hrec-vad *Abigail* he bried.
Karantez a dle beza hegarad,
Ha madelezus evid beza mad;
Ho phet età kaloun trugarezus,
A lavar dehomp an Abostol heûrus;
Gouzanvhit kalz en heil gand beghilo
Evid beza gouzanvet mad gand Doue;
Gwir Garantez a c'holo pep pec'hed,
Pell dioc'h he hembann nec ho lavaret,
D'an hezomec e tigor he daouern
Hac he divrec'h franc franc d'ar beorien.
Gwir Garantez ne ket herezec,
Ha nebeûtoc'h c'hoas he zeo gourvenhec,
Ne deo nac evel Kaïn herezus,
Na gand bugale Jacob gourvenhus,

Ar ramâ-holl karghet a c'hourven,
Koulz hac oc'h Jesus prinçz ar velein,
En ho amzer zo bet kalz kastizet:
Eveldho gourven a vezo drastet.
Ar Garantez ne deo ket dievez;
Ha na deus ket kên-nebeûd roghentez,
Leûn eo, en ha oberou, a vadelez,
Ha gorhêe bras en he barnedighez,
Ne deo ket ive faëus anezhi,
Kemend-ze a zisplieh kalz dizhi.
Ha pell dioc'h klask he mad he-unan,
He klask mad an holl ha mad pep-unan.
Karantez ne deo na trenk na c'hoërgnus,
Ne gred buan droug, ne deo ket diskredus:
Pell dioc'h kemeret pers hen dislealded,
He trast gand David muntrer Isbozeth;
Gand Jesus he hoûel hae en hem glem,
War droug d'zeûr bras Jerusalem:
Karantez-zo joaius gand gwrionez,
Bale henlu eo beza he farez:
Joaius eo gand an nep-zo joaius,
Glac'haret gand nep-zo glac'harus.
Gwir Garantez a c'houzaon pep-tra holl,
Hac eus a bers Doue hac eus a bers an holl;
Eus a bers Doue he c'hortos pep dalo,
Her gortos a ra daoust da bell ma-ve:
Karantez a c'houzaon a-bers neçza,
Ha holl çziou, ha zislealded vraçza:
E-leac'h ho hembann, evel kalz re-hall,
He klasko ho c'huzet oc'h pep dên-hall.
Gwir Garantez a gred pep-tra-holl,
He Esperançz a zo dreist an holl,
Ha gand Habakue e lavaro,
Ar pez a zala a berbuio
Ghedal a ra pep-tra digand Doue,
Ha digand ha hentez he chêt ive;
Karat Doue ha neçza her ghiz-ze,
A zo beva her gwir Garante:
Ar pez a denn ato war nep her gra,
Talvoudeghȩçziou ar re vraçza.
Ha chetu hamâ e gwirionez
Talvoudeghez gwir Garantez.

*K.* Tri seûrd talvoudeghȩçziou ha deus gwir Garantez,
Talvoudec dirac Doue, talvoudec d'an hentez,
Talvoudec dehomp hon-unan, he-me an Abostol;
Mar he c'hârbomp a zoare biken no dahump da goll.
Karantez digand Doue he deus ar pez a gâr,
War he c'hed he-ma ato da ober he lavar,

Rac he-m'hen Avieler, Doue ne zinac'h netra,
D'an nep hen deus karantez evithan ha neçza.
  Evel-ze-ta goulenhit evidhoc'h ho c'hunan,
Goulenhit evid neçza traou hac a dàl ar boan;
Ker bras eo he vadelez e kever karantez,
Na hell morçze he dinac'h nac ober he dilez.
  Doue, he-me sand Jan c'hoas hen deus dehomp lavaret,
Kredi en Hano Jesus hac holl en hem garet,
Ha mar her grehomp a zrevi hac evel ma zeo let,
Daoust petra a c'houlenhimp e vezhimp selaouet.
  Talvoudec eo Karantez età dirac Doue,
Talvoudec dehomp hon-unan ha d'ar re-hall ive,
Staghomp-tà heviziken, oc'h karantez kaloun,
Ha gathi nhi a vezo dinac'h hac hep haoun.
  Nep hen deus gwir Garantez, n'hen deus mui haoun hebed,
Karantez pell diouthi pep haoùn he deus pelhèt,
Karet a ra he Doue hac ive he neçza,
Ha Doue en hem ro dizhi evid he dispounta.
  Evel-ze gwir Garantez a ra hanaout Doue,
Dreizhi Doue a chom henhomp ha nhi henhan ive,
Rei a ra dehomp he spered, spered a garantez,
Hac a lam eus hor c'halon, pep haoun, spound hac henkrez.
  Kârhomp eta mad Doue pa hen deus hor c'hâret,
Kârhomp hon hentez goude ha kârhomp-hen bepred,
Hac e Doue nhi a gavo, atao hon hezomhou
Ha dighemer ar braçza bepred d'hor goulenhou.
  Dorlothomp-mad Karantez ha souden hor bezo
Evid ar bed, he madou, braçza dispriganç-zo;
Ne gafhimp kèn hioulou, nemed evid hon Doue,
E Doue hac hen hon neçza e vo hon holl hure.
  Sand Jan a lavar c'hoas, penaos gwir Garantez,
A ra dehomp tremen buan, a varo da vuhez,
Rac ober a ra dehomp bala heùn he-mezhan:
Hen hend a lezen Doue, e-pâd ar vuhez man.
  Ober a ra dehomp c'hoas guelet mad ha sklear,
Ar pez m'a zhoump hon-unan hamâ war an douar,
Fazi neçza a c'holo evid dehomp dizelei,
Hon holl faziou hon-unan, hac oc'h Doue hon distrei.
  Nep a zo karantezus hen he holl oberou,
Da Zoue a zo kalz hetus hen he holl labourou,
Diganthan hen devezo kemend a c'houlenho,
Buhez dudius war an douar, buhez heürus hen ènvou.
  Gwir Garantez zo dehomp eun testeni hanad,
Ne zhoump hetus da Zoue, hac he vugale-vad,
Bugale a wirionez ato dirac he drôn;
Ar pez a roi eun dervez eur gwir joa d'hor c'halon.
  A-bep poan ar Garantez a helfe hon tenha;
En bankeniou, trubuilhou, hon eus war ar bed-mâ,

13

Ha c'hal dont d'hor frealzi d'hor miret a bep houal,
Koulz hac an tri dên yaouank a Vabilon gwech-hall.
Pep-tra holl-zo talvoudec d'an dud karantezus,
Hac a vhent evel Sidrak taolet hen eur fourn rus,
Doue a hell ho fréalzi e kreiz an tân ruçza,
Hac hep gouli na mac'haign dont her meaz d'ho zenha.
Evel-ze he frealzas gwech-all e Babilôn,
Tri dên da veza dêvet, barnet gaud Pharaon;
Karantez evid Doue hac evid an neçza,
He deveus e pep amzer great marzou ar braçza.
Goulenhit età bemdez ha c'hoeka ma c'helhot,
Digand Doue ar Garantez evid ho koüelha lod,
Rac hepthi, nac ar Feiz, nac Esperançz ive,
N'helhoat beza delhezus, evidhomp dirac Doue.
Religion he-unan hepthi ne deo netra,
Rac eus an holl vertuçziou Karantiez eo-r vraçza,
Gwskoude Religion a zo ive ret bras,
Ha mont a rehomp d'her guelet e berr-gomzou c'hoas.

# PEMZECVED KAN.

## War ar vertus a Religion.

### He derou.

*N.* Haraoc harnodi lakât e sôn,
Petra eo vertus a Religion,
Klaskhomp Religion hen he c'havel,
Ha guelhomp hac hi a zeû a bell.
. Prederhomp hac hên zo bet guelet
Atao Religion henhac her bed,
Guelet a rahimp dre ghemend-ze,
Ha ret e ve dehomp he c'haout ive?

*K.* An holl dud e pep amzer hac eus an holl broiou,
Da zoûelez a roas hazeûledigheziou,
Ar pez a ziskouez sklear eus bet e pep amzer,
Hen ho zouez Religion hac ive hazeûler.
Eus ar bed derou kenta a wel Kain hac Abel,
O c'hazeûli ho Doue hac ho daou gwel po wel.
Abel a ghéele Doue eus a greiz he galon,
Ar pez a ziskouez dehomp hen doa Religion.
A-neûse bete-vremâ ar bed hen deus roet,
Da Zoue gwir hazeûlerien e pep amzer, bepred,
Ha daouet d'an dalhenteçziou, da faziou er galon,
An holl dud ho deus daic'het doare Religion.
A c'hano ar broadou eus ar re dizeûrla,
Eus ar re griçza ive hac ar re hazenba,
Ho deus bet ho doueou hac ho hazeûlerien,
Ha dezho en hem westlheut hac e rebant ho feden.

Pa dremenhent dre eur vrô he c'hazeûlhent souden,
Holl doûeou ar vrô-ze hac e teûhent da c'houlen,
Ho graçzou-mad digatho hac ive ho benhos,
Hegon ho Religion, ho c'hreden a ioa faos.
Eus a Roum ar vroadis habars mont d'ar brezel,
A ghéele ho doûeou hac an doûeou a bell;
A galoun c'hlëk ho feilhent hen ho zoûez da zonet,
Evid ma vighent gatho, mad her brezel harpet.
Ho henebourien ive eus a her c'hostez-all,
A staghe ho doûeou 'vid n'haljhent ket finval,
Hac ho-unan he klaskhent beza gatho skoaçziet,
Rac hep ho skôr he-mezho en hem weljhent drastet.
Bemdez da c'houlou deiz, kalz a dud divadez,
Harp ho deveus goulenhet digand ho doûelez;
Evel-ze ar Germaned digand ho doue *Thôr*,
Bep yaoûvez henep kurun a c'houlenhe he skôr.
A-vrô ar Berçzined an holl dud skiandchus,
O kemeret an heol evel Doue peûrbadus,
A gane gwerçziou dezhan kerkent a ma save
Hac hen ho c'hreden faos 'vel Doue hen hazeûle.
Habaoue amzer Kaïn betec hirio an dez,
Eus guelet hac e weler kalz a dud divadez,
Dalhet dre ho falz kreden hen ho falz doûeou,
O c'hazeûli anezho hen ho hiez dre werçziou.
Her vrô vras eus an Indes hen impalaërded Chin,
E zeus hen deiz a hirio niver hac a bleg glin,
Dirac ar falz doûeou hac her gra kalounec,
Rac ho Religion eo, n'ho deveus kên habec.
Evel ze an holl boblou zo bet war ar bed-mâ,
Habaoue ma zeo kroûet bete-'n heûi a vremâ,
Daoust m'ho deus kalz faziet e kever douelez,
Holl ho deus Religion pep unan hen ho liez.
E-touez an hazeûlerien eus a wir Groûer ar bed,
Religion he deus atao hen ho c'haloun renet,
Eus a *Abel* da *Noe*, eus a *Noe* d'*Abraham*
Atao gwir Religion he deus blenet e mam.
A vugale *Abraham* bete *Moisez-vras*,
Religion ar gwir Doue anezho a sturias,
Hen ho goude he vleinas holl bugale *Israël*,
Kên a gavas Dên Doue, *Jesus* hen he gavel.
Gronçz ha dizaoûzan etá e c'helhomp lavaret,
E-zeus bet e pep amzer Religion her bed,
Douelez gand an holl dud a zo bet hazeûlet,
Holl ho deveus he c'hânet habaoue ma zeûs bed.
Pa zeo-ta tud divadez, tud dizisk ha tud kris,
Ho deus bet Religion atao hen ho divis,
Na gredhomp ket hon-unan nhi pere zo desked,
Beva hep Religion e nep amzer hebed.

Religion d'an holl dud a zo eun dra dreist ret,
Hep Religion her bed-man ne deus c'hoaël-vad hebed,
Divadezed ho-unan ho deus bet her c'hredet,
Ha kristen hebed hepthi na hell beza salvet.
Rac-ze ne ket baoualac'h beza bet kristenet,
Hegon 'vid beza heūrus, beza baradozet,
Gwir Religion her galon a zo ret dreist pep tra,
Hac en hon dianveas, ret eo he c'hazelha.
A viskoas, da wirviken e zeo bet heberc'het,
Religion war an doūar e touez holl dud ar bed,
Rac Kroūer hen deus lakeat henhomp hanaoudeghez
Hac a c'houlen hazeūli atao he zouelez.

*Hac e gwirionez :*

K. Ar c'hrad-ze eus an holl dud d'hazeūli Doūelez,
He deus evid hefenen a Zoue hanaoudeghez;
Ha kreden stard an ene e galhoudeghez Doue,
He deus atao he doughet d'hen hazeūli goude.
Na hell dên en he galon kouma stard e Doue,
Heb en hem welet doughet d'hen hazeūh goude;
Mar preder en he c'halhoud pini-zo dreist pep-tra,
En hem gav leūn a henkres hac hazeūli a ra.
Kemend-zo hen dro dezhan her laka da gouma,
Hac a ra guelet sklear eun Doue, Krouer a bep-tra,
An hini eus a hini pep-tra holl zo tenbet:
D'he garet, d'he hazeūli, en hem wel buan doughet.
Holl hioulou ar galon pere-ze hep niver,
A zoug dên warzū eun Doue her gra téar hazeūler;
Guelet a ra ker buan ne hall nemed henhā,
Mouga c'hoantou he galoun, hen hazeuh a ra.
En he boanhiou hac hanken e sao he saoulagad,
Warzu Doue hac an énvou, goulen a ra timad,
Ma teūrvezo dehan skoaçzia eur paour keas pirc'hirin;
En hem lakāt a raio mibin war he zaouhn.
Mar deo gwasket gand eun-dra, mar doar disleal hountā
He pedo Doue d'he zifenn ha da zont d'hen harpa:
Mar deo he-unan kablus, he klask en hem guzet,
Spound rac lealded eun Doue, a ra dehan klask tec'het.
Kemend-zo en drô dezhan a glerz hac a zeou,
Kemend-zo e-zihounthan ha stag hoc'h en énvou,
Evel ma zeo ar stered an heol hac al loar,
Hen doug d'hazeūh Doue, da rei dezhan gloar.
An traou-ze holl a hembann, he nerz, he holl c'halhoud;
He vertus hac he furnez, e rehont dre holl hanaout,
Doue he-unan en eur gher, eo a brezeghont-holl,
Hac an dên a halhont d'he hazeūh dre holl.

He hazeûll a renker palamour d'he vrasder,
He lealded, he c'halhoud douja kalz a ranker,
Feiz beo a ze let dezhan dre ma zeo-r wirionez,
Ha ret eo senti houuthan rac m'hen deus mailheghez.
He furnez-vras a c'houlen, digand pep-unan souez,
Hac he holl madoberou a zelhit karantez;
Evid he vadeleçziou diskouez hanaoudeghez,
Zada haze dên marvus, da Zoue ar pez a dlêz.
A-ze homp-holl dleourien d'hon Doue ha d'hor C'hrouer,
Ha dên hep bea kalz kablus n'hel chom hep hên ober;
Eun dlead eo eus ar redta, 'vid an holl gristenien,
Nep ne fell dehan hên ober a zelhit ifern yên.
Hegon her Religion gwirion he rank beza
Nep a fell dehan bea hetus d'ar gwir Doue e pep tra,
Rac en he dianveas he-me an Abostol,
N'eus ket a silvidighez, n'helber nemed' hem goll.
Pa na deo-tâ haoualac'h evid beza salvet,
Kaout lastez Religion, n'a beza badezet,
Klaskhomp buan an hini pehini a zo ret,
Evid mont d'ar Barados ha beza holl salvet.

N. Ne deus hepken nemed eur gwir Doue,
Gwir Religion-zo unan ive,
Ha kemend a zo her meas anizhi
A ze e doare bras d'en hem zaoni.
D'ar re hepken zo en ha c'breiz,
Eo he ra gwestlou kaër hac aleiz,
Pere ne halhont beza talvoudec
D'ar ro a chom her meas da redec.
Nep età a chom her meas da hourza
Ha kemend a zeû d'he c'haketa,
Birviken n'ho devezo pers hebed
Her madou-za a bers Doue gwestlet.
Ar Religion dre bini hepken,
He c'helfe beza heurus map dên,
Eo Religion Jesus Map Doue,
Hanvet eo Katholik, Romen ive,
Henhi-he-mâ hepken silvidighez,
Her meas n'eus nemed kolhidighez.
Eur vech-tâ c'hoas evid beza salvet,
Ne ket haoualac'h beza badezet,
Ma na demaor her gwir Religion
Ha ma ne c'hazelher a wir galon:
Birwiken na helhot beza salvet,
Ne vihot nemed eur preis milhighet.
Meûr a Religion Gristen zo her bed,
Ha dre na dhint ket Katholikezed,
Apostolikezed ha Romen iva,
Ne dâlhont holl netra dre ghemend-ze.

An Arianed, ar Sabelhited,
Nestorianed ha Protestanted;
An holl huguenaoded-zo war an douar,
Evitho da veza kristenet c'hwi hoar,
A zo pell dioc'h beza en bend gwirion
A vleïn eur c'hristen d'ar silvidighez
Ha dre na mahint her gwir Religion,
En hem golhont en ho dalbentez.
Eus an holl Religionou Kristen,
Ne hall beza nemed unan hebkên
Hac a ve e gwirionez, gwirion:
Hounhez eo hep màr Katholik Religion.
An habec eus a ghemend-ze,
A zeù eus a zisklerіadurez Doue,
Pini eo ar wirionez vreçza
A ne hall ket morçze fazio.
Doue na hell ne fazia nepred
Na beza faziet gand dên hebed.
Doue a vige bet toûelher gwskoude,
Ma c'halfe beza gwirion ive,
Religion an huguenaoded,
Hini ar Saozoun pe an Durked
Ha kên-haliez-hall a Religion,
Pere a greder holl gwirion.
Rac holl hint diçzhênvel en ho c'hreden
Dioc'h hini Katholik hac he lezen;
Doue na hell-tà ho beza diskuilhet
Hep beza kalz en hem faziet,
Ar pez na helher na da lavaret,
Na da gredi e doare hebed.
Leverhomp età bremâ stard ha krenn,
Ne deus nemed eur Religion hebkên,
E pini e c'helher beza salvet;
Religion Katholik eo hanvet:
Hoghen 'vid en hem savetei henhi,
E renker heûlia c'hoëk mad anizhi,
Heûlia he urzou, he c'hustumou,
Pleûstra kalz war he vertuçziou,
A bere hon eus dighend komzet,
Ha mont a rehomp bremâ d'ho guelet.

*K*. Ne deus netra a gaërhoc'h, na ker kaër war ar bed,
Evel Religion Jesus hor Salver benhighed,
Jesus eo he oberer, he c'henta Abostol,
Ha dreizhi e fell dezhan miret na dahemp da goll.
Treanthomp en he spered ha grehomp pep-tra dreizhi,
A lavar dehomp sand Jakes hac e kafhimp henhi,
Kemeud holl hon eus hezom evid beza heurus,
E-pâd hor buhez her bed-mà hac her vuhez peûrbadus.

Briathomp stard anizhi, grehomp kemend a lavar,
Heûlhomp he holl ghentelhou a dog bahez var an douar,
Mar d'hoump feal da ober kemend a c'hourc'hemen,
E vhimp en êen kurunet, her bed vhimp hep hanken.
Lakehomp-holl-tâ da dalvout he c'helenhadurez,
Rac oc'hpan mad he deski e renkhomp e hoas bemdez,
Ober kemend a lavar ha beza haketus,
Da heûlia he divizou evid beza heurus.
Nep hen deus-Religion a renk senti honthi,
Hac ober a greiz kalon kemend a fell dizhi,
Rac he c'hredi hep ober kemend a c'hourc'hemen,
A va e-leac'h Barodos delhezout ifern yên.
C'hwi dreist pep-tra yaouanktis bezhit holl haketus,
Da zeski he c'hentelhiou mar fell deoc'h bea heûrus
A-zalek derou kenta goulenhit kalounec,
Deski gaibi gwir furnez, bea delu e pep habec.
Kemerhit he c'hentelhiou ha dalc'hit mad dezho,
Mar kendalc'hid mad henho betec heûr ar maro,
Ho p'ho laouenidighez hamâ war an douar,
Ha goude ho tremenvan ho tougho d'ar c'hloar.
Mar bezhit ken dizeûr hevel kalz a re-hall,
Mar duhit d'he dilezel ha da ober buhez-fall;
Dhe zrô hi ho tilezo hac eleac'h heurnsded,
C'hwi a gwezo an ifern gand ho c'holl ganfarded.
Evid-tâ ho tarben da gwea her seûrd gwal-eur,
Me a ya hamâ bremâ da zeski deoc'h, breûdeur,
Petra eo ar vertuçziou a zesk Religion;
Taolhu spled-mad holl houtho, prederhit a galon.
Vertuçziou Religion a ziskouez dehomp penaos,
E tlehomp hazeûli Doue a difenha he gaos;
Penaos a tlehomp he ghéela hac ober mad hounthan,
Pe dre zoare hen ober 'vid beza dâ dezhan.
Dre vertuz Religion e c'hazeûlhomp Doue,
Her pedhomp hac her c'héelhomp: an Ilis a reis-ze,
Hi eo a zesk dehomp karet ha kaont hazaouez c'hoas,
'Vid kemend' zo da Zoue gwestlet a zianveas.
Vertus a Religion a zifen c'hoas ive,
Kemend tra-zo henebus d'an henor dlet da Zoûe,
Evel kredenhou faôs ha kalz traou-hall c'hôas,
Pere a ra oc'h ene kalz gaou ha kalz a noaz.

*N.* Guelhomp bramâ ha prederhomp penaos,
E zoar kablus ha petra-zo kaos,
Ma pec'her ken haliez a ma rêr,
A henep eur vertuz ker kaër.
Alhas! ne deus ket a wir Religion,
Na doujançz Doua haoualac'h her galon;
Ha chetu petra' ra dilezel krenn
Vertus Religion ker ret d'an dên.

Chetu petra' ra d'an dén pec'hi,
Her laka e tal d'en hem zaoni;
Heberc'hit etá mad en ho kalon,
Ar gwir vertus a Religion,
Guelhit penaos warnhi e fazihit
Ha dioc'h an tech-ze en hem zioualhit.
Pec'hi bras eo, ha pec'hed kalz grevus,
Henep Religion hac he vertus,
Pa chomer heb pedi nos ha mintin,
Habars pred koan ker koulz a lein,
Ha goude beza predet ive
Chom hep trugarekât eun Doue,
A zo ato bet eur gwal bec'hed,
Hac eun ober fall bras meûrbed.
Lezel ive dre lezireghez
He baodr mevel pe he blac'h matez,
Kemend ma zoar anezho karghet,
Heb ober ive peden hebed,
Na dioc'h ar beûre na dioc'h an nôz,
Ne ket an hend mont d'ar Baradoz.
Perc'hen lezirek war an dlead-ze
A so kablus bras dirac eun Doue.
Nep a chom heb mont d'an Offiçzou,
D'ar Gouëlliou bers koulz a d'ar Sulîou;
D'ar Gnusperou, d'an Oferen-bred,
Ha d'ar preseghenhou benhighed,
A ra atao eur gwal bec'hed.
Chom re bell-amzer hep mont da govez,
Hac ober d'he oll-dud monet ivez,
A zo beza kablus ha pec'hedus,
Henep Religion hac he vertus.
C'hoarzin diwar goust traou sakr ha santel,
Goapât an dud dévol, pilpous ho ghervel,
Difreza holl hormulou an ilis,
He hieçziou, he Sakramandchou, he ghis,
Ha dre heno distrei dioc'h devotion,
A zo pel dioc'h kaout vertus Religion.
Pec'hi a rear a henep ar vertus-mâ,
Pa zeûher hen ilis da boual skouerra;
Pa gomzer henhi hep habec hebed,
Pa c'hoarzer, pa droër peûn da selhet,
Eus an heil kostez goude he-ghile,
Pa o chom war eur c'hlin her ghiz-ze
Chetu penaos en hem c'hrear kablus,
Ha kablus a bec'hed grevus,
A henep ar vertus a Religion:
Kounhit mad an dra-ze hen ho kalon.

---

**War ar Gonfeçzion.**

N. Vertus Religion a zighemen,
D'ar c'hristen kovez hahez kempen;
Gand ar bed-man he deveus deraouet,
Padout a dle ive keid hac ar bed.
Ar gonfeçzion a zo kòz bras,
Rac gand ar bed he teraouas,
Hac eus a neûse bete-vremâ,
Kemend ho deus pec'hed her bed-mâ,
Ho deus holl ranket en hem govez,
Evid kaout digand Doue trugarez,
Ha kemend a bec'ho bete fin ar bed,
A ranko kofez pe beza daoned.
Adam hac Eva evid kemeud-ze,
En hem gofeçzeas ho daou oc'h Doue;
Ar boutailher eus ar roue Pharaon,
A reas dezhan he gonfeçzion.
Pharaon daoust ma zoa eun divadez,
A govez gand Aaron ha Moïsez.
Achan a goveçzeas da Josue,
An holl droug hen devoa great dirac Doue.
Baruch hac Israël a govez oc'h Doue,
Ar remâ-holl oc'h Moisez goude;
Moisez oc'h Doue a goveçzeas,
Hac evid he holl bopl e c'houlenhas,
Truez eun Doue hac he drugarez-vras,
Ha Doue hen roas hac her selaouas.
David da Nathan a govez he bec'hed,
Balâm d'an eal, an holl droug hen doa grêt;
Saul a hansao he bec'hed oc'h Samuel,
David oc'h Doue, evel Job ha Deniel.
Kalz Jusevien oc'h sand Jan a goveçzeas,
Hac ar map trezen oc'h he dad keas;
Ar Publikan a govez oc'h Doue,
Ha Zachee oc'h Jesus-Krist ive.
Jusas d'ar Belec-bras a ziskleriàs,
He bec'hed, he dorfed p'en hem zaonas:
A! Laer-deou kend eghed en hem zaoni,
A govez da Jesus-Krist he hini,
Ha rei a ra dezhan habars mervel
Pare eus he holl bec'hejou marvel.
Ar gheuta kristenion a govez d'an Ebestel,
Ha kalz Ephezianed d'an Abostol santel;
N'hem eus ket atâ kalz en hem faziet,
Pa hem eus deoc'h bremaic lavaret,
E-seûs bet ato konfeçzion her bed,

Hac an draze a vezo bepred.
Goa, goa d'an hini n'her grai kat,
Goa hen amzer, goa goude fin ar bed!
Nep ne goveçzai e-pâd he vuhez,
A ranko mont d'an ifern da govez,
Ha zo a-vo didalvoudek dezhan,
Rac da viryiken he chomo henhan.

*Bremâ, guelhomp holl war ghemend-ze*
*Petra dlehomp ober war an dra-ze.*

**K.** Dont habèz da govez a zo gourc'hemenhat,
Dre vertus Religion evel aun dra dreist ret,
Ret da Gristen Katholik 'n glask beza salvet,
Nep a zanac'h hen ober zo e tail bea daonet.
Habaoue ma zeo krouet ar bed-mâ gand Doue,
N'eùs ket klevet lavaret hen deus great trugaré,
D'an disterha torfeder hep beza goulenhet,
Trugarez eus he bec'hed hac ber bea koveçzêt.
Adam hen deus hazgwalc'het koulz hac he bried Eva,
Hoghen n'hen deus her great nemed goude m'ho doa,
Koveçzeat ho fec'hed he zisklerıet dezhan,
Ha goulenhet kalounek trugarez anezhan.
Gand kalz a re-hall, David, a zo bet woal gablus,
Ha mar deo en ho c'hever Doue bet trugarezus,
N'hen deveus ho hazgwalc'het, great trugarez dezho,
Nemed goude ho hanzao hac ho bauken c'hoëro.
Jesus ne ro gwalc'h ive d'al Laër-deou o varvel,
Nemed goude m'hen devoa o tonet d'he c'hervel,
Koveczeat he bec'hejou, goulenhet trugarez,
Hep an dra-ze Laer-leiz a gouez e kollidighez.
Dre heno sklear e welhomp ne deus a drugarez,
Na walc'h mad digand Doue 'vid kristen, kristenez;
Pere na fell ket dezho kovez ho fec'hejou,
Na kaout glac'har anezho e poul ho c'halonou.
Eun Doue ne ra trugarez da zên goude pec'hed,
Habars beza kalounec he bec'hed diskleriet,
D'ar bed zo ken ha unan, na rafe trugarez,
Hep ober eus he dorfed gwir diskleriadurez.
Doue, n'ehano da skei na da gaztiza'r bed,
Ma na zilez he-unan ha zroughez, he dorfed,
N'her gwalc'ho nemed goude m'hen deus ho diskleriat,
Hac anezho diganthan trugarez goulenhet.
Neùse hepken he tiskoüez he zeo ar Galhoudec,
Hac eo ive diganthan he rank he pep habec;
Hac ar bed hac ar pec'her gortos an drugarez,
Hac ar gwalc'h eus ho fec'hed, eus ho falbagriez.
Bete ma c'hanavezhint ho falbagrieçziou,
Ho fec'hejou ho-unan koulz a re he zadou;

Kên ho devo hanzavet ho deus va disprijet,
Me ne roign, he-me Zoue, anan da dud ar bed.
  Me a henebo outho kên a vezo neuze,
Me zirolho warnezho pep seûrd gwalhou ive,
M'ho roi d'ho heneboürien evid ho c'hastiza,
Kên ho devo ho zorfed koveçzeat o ruçzia.
  Evel-ze he teu Doue da c'hourdrous gand ar bed,
Kemend a zo torfedus a na goveçzhont ket,
He houalen ho c'hastizo, her bed-man, her bed-hall,
Ma na zeûhont da hanaout ha da govez ho wall.
  Talvoudec bras eo eta kovez he bec'hejou;
Kemend her gra a gavo peoc'h, he-me an Tadou,
E-leac'h, he me Salomon, nep a dui d'ho c'huzet,
Ne gavo nac ar gwir beoc'h na trugarez hebed.
  Nep en hem c'hra gand pec'hed, zo hen devalhgen,
Nep a zeû d'hen diskliria a gav gwir sklerigen,
A lavar dehomp Isai, ha sand Paol a c'houde;
A gavo silvidighez hac ar gwir siûr ive.
  Nep-zo c'hoantec da govez a zale'h war ha hevez,
En hem belha dioc'h pec'hed a hiuul, a c'hoanteghez,
Ha Doue, he-me Samuel, a ra graçz, a ro buhez,
D'ar re a zeû da govez, a c'houlen trugarez.
  Konfeçzion-zo ret c'hoas heme'n Avieler,
Evid en hem zizanha dioc'h fazi, gwal-ôber,
Isaï a lavar ive d'ar bopl en hem houalc'hi,
Evid kaout an drugarez, beza hetus dizhi.
  Nep ne fell dezhan kovez po her gra diwar fea,
E tail bras en hem laka, war he ghein da denha,
Ar gwalhou ar re vraçza hac ar houaçza kastiz;
Gwalnher Doue warnezho a denhunt an dad kerz.
  An holl bec'hejou kuzet a vezo disolhet,
Da zeiz ar Varn diveza he vezhint holl guelet,
Hac an nep hen devezo klasket ho ghelei,
A vêz, a vezo karget dirac dremm pep hini.
  Nep a guzo he bec'hed dre vêz oc'h hen hanzao,
A denho kastis warnhan, he ena a golho,
Rac Doue stard a gazuzo nep hen devo pec'het,
Kên na zuio d'he govez ne gavo pèoc'h hebed.
  Hoghen an nep en hem varn anezhan he-unan,
Diwar he ghein a zistro baruelighez a dân,
Konfeçzion ar pec'hejou, zo hitus bras da Zoûe,
An nep n'her grai, ne walc'ho nac en douar nac hen ée.
  Bezhit età haketus da govez hahez,
Ha ker buan a ma welhot hoc'h pec'her, pec'herez,
Na gousklit ket her pec'hed, a pim hoc'h kofiezet,
Gand haoñn na-zeûfac'h ganthan da vea hember daonet.

—

**De biou kovez?**

*K.* Da Zoûe eo a dlear kovez hac e treid ar belec,
Da bini hen deus roët galhoud e pep habec,
Da boûalc'hi ar pec'hejou hen deus pep dên gréat;
Ne hall nemed dre heno he goustiançz yac'hât.
Hit, a lavar dehomp Jesus, koulz a d'an dec dên lôr,
Da glask belec d'ho kovez, hit da skei war he zôr;
Ganthan he-mâ al louzou a hell ho parea,
Ne gafhot oc'h ho klêved louzou nemed ganthâ.
Na zâlhît eta pelhoc'h, na zigarezhît mui,
Da govez ho pec'hejou, daoust d'ho c'holl dieghi,
Grhit an dra-ze kalounec hac evel ma zeo let,
Hac eus ho c'holl bec'hejou c'hwi a vezo gwalc'het.

*N.* Guelhomp biemâ petra zo ret,
Evid koveçzât mad bepred;
Rac gouzout e ranker koveçzât,
Hep gout penaos he renk beza great,
A ve c'hoas eun dra kalz noazus,
Hac hahez tre gwal bec'bedus.

*Petra-zo ret eta da bep pec'her,*
*Evid eur gwir gonveçzion ober?*

Evid ober eur gonveçzion-vad,
Meûr a dra-zo ret ha deread:
Ret eo ma ve c'hoantec habers keuçzier,
Buanec hac hep koll an amzer.
Dioual da gousket morçze her pec'hed,
P'hen hem gaver kablus oc'h ber keza grêt;
Ar c'henta m'en hem zisc'hrear anezhâ,
He-mo sand Vaze, a vo ar gwelha.
Pa goveçzahit na glaskhit digarez,
Hoghen grhît-hên hep klask tortilherez,
Ne dlear ket a ruçzia oc'h hên ober,
Ret eo beza kalounec pa her grer.
Dister hac hizel pa goveçzear,
Klask morçze eu hem sevel ne dlear,
Rac an nep en hem bauavez pec'her,
A dle klask bepred an hizelder.
Pa goveçzahot na nac'hit tra bebed,
Ar Spered-Glân hên deus he lavaret;
Rac evel a lavar Job en he c'houde,
Ne halher morçze trubardi Doue.
Ar ghevier e pep amzer he-mezhan,
A zo eur fazi eus an heûzuçza,
Hoghen beza gaoûiad her gònveçzion,
A zo hep mâr ober he zaonation.

Doue a lavar-hên dehomp-nhi c'hoas,
Hen deus oc'h ar ghevier kaçzoumi-vras,
Habred pe zivezad he tiskargo,
Buaneghez war nep ho lavaro.
Ar gonveçzion a dle beza freas,
Hep digarez na koumzou dianveas,
Hep lavaret gher golohet hebed,
Da zic'hiza pe da guza he bec'hed.
An ober-za a va kalz fazius,
An hini her gra a zo houal gablus;
Livirhit heno ar wirionez sklear,
Heb beza lend, habaf na tear.
Konveçzion a dle beza talvoudec,
Dont a dle, he-me Job, a galon c'hoec,
An dên kuzet, he-me an Abostol,
A dle diskouez hac ober hanaout-holl.
Konveçzion a dle beza holl-d an-holl,
Ha diskleria a dlear pep-tra-holl,
Rac hep kemend-ze, he-ma sand Vazz,
E teonfhet ar vuaneghez a Zoue.
Gand ar gonveçzion a tle beza,
Ar c'heûs a bec'hed hac ar c'heûs braçza,
Hênvel oc'h an hini hen d'houe sand Pêr,
Gouda beza nac'het he Salver.
Skuilha daëlou evel ar Vadalen,
Ha houalc'hi gand an holl bleo eus he benn,
Da lavaret eo, gand eur c'heûs founhus,
Ho holl bec'hejou hac he vuhez kablus.
Ar gonveçzion a dle kaout c'hoas,
Spi bras a Doue en he drugarez-vras,
Hac hep an disterha disfiçzianç c'hoas,
Evel m'ho d'houe Kain guec'h-hall ha Jusas.
Konveçzion a dle beza talvoudec,
Ha miret oc'h afeil a pep pec'hed;
Miret a dle da gweza a nevez;
Nevezi a dle pec'her hac he vuhez.
An nep a ra mad he gonveçzion,
Hen deus c'hoand distrei en he galon,
Eus he holl bec'hejou eur c'heûs c'hoëc,
Hac hioul d'en hem viret e pep habec.
Konveçzion great mad a ro goude c'hoand
D'he hazober hañez, hac e-tretand,
En hem sioual dioc'h habec a bec'hed,
Ha klask a ra ato en hem viret.

*K.* Chetu haze, ô Kristen! petra e tla beza,
Konveçzion ar pec'hejou a rear war ar bed-mâ;
Kalounec he tle beza, keûziec, c'hoantec ive,
D'en hem viret diouthe, a pep amzer goude.

Koveçzabit holl her ghis-ze, va breûdeur kristenhaen,
E-pâd ma maoc'h e buhez ha ma zhoc'h yac'h ha grén,
Na c'hortozhit ket klênved evid dont d'hen ober,
Rac konveçzion a klênved a rear re diwar hêr.
E-pâd ma zoar dibreder leûn a nerz, a yec'hed,
Eo a treanter gwelha, he zroug hac he bec'hed,
E-leac'h e-pâd gwal-glênved na hoar dén petra-ra,
Pel dioc'h beza gwir geûziec, a-veac'h he c'hel koûnia.
En eur stad kên truezus, penaos keûzia pec'hed,
Penaos lakât her galon, dèzo d'en am viret,
Ne halher ket hen ober; rac-ze, grhit-hên bremâ,
Mar dale'hit bete klênved, he rehot re fall an dra.
E mâr he vihot neûse, d'ober konverçzion-vad,
Hac e tail bras da veza gand Doue hankounac'heat;
Da rankout mont dirazhan e gwal-stad, e pec'hed,
Ha da veza marteze, da wiviken daonet.
Grhit-tâ ho konveçzion habred en ho yec'hed,
Dilezhit ho koual vuhez, kuitahit habred pec'hed;
Na c'hortozhit ket klênved evid en hem govez,
Gand haoûn na deûfac'h neûse da gaout eur gwal divez.
Kéelhit Doue her yaouankiis, kéelhit-hên her gozni,
Kéelhit-hên bete'r maro hac hen heûr anizhi,
Ma e helhot he gaout neûse trugarezns deoc'h,
Hac hen he gherc'hen santel, kaout iva ar gwir beoc'h.
Koveçzahit-tâ haliez, bremâ en ho yec'hed,
Na rhit ket goap a Zoue, gand haoûn beza goapêt,
Rac he-unan he lavar d'ar pec'her divezet:
Me rai goap a c'hanot-the goude va bea goapêt.
En heûr demeus dha varo, t'hem c'hlasko marteze,
Goude e-pâd dha vuhez'va beza goapeat-me,
Hoghen, me d'ham zrô neûse, a koapaïo iva,
Me lezo the da verval, hen dha bec'hed goude.
Prederhomp mad an draze, va breûdeur kristenien,
Hac e-pâd hon holl buhez koveçzahomp liez kempen;
Kounihomp haliez a Doue, kéelhomp mad anezhan.
Ma c'helhimp war hor maro beza deûet-mad dezhan,
Na vezhomp mui lezirec e kever konveçzion,
Heûlhomp a dost eur vertus ker kaër a Religion,
Hac evid mad hên ober prederhomp c'hoaz bremâ,
Penaos en hem c'hrear kablus henep ar vertus-mâ.

*N.* An ober kaërha a Religion
Eo tostat haliez oc'h konveçzion,
Hoghen, 'vid ho gwal-eûr, kalz-tud-zo,
Hac a ziles konfeçzion atao.
Dre an dilez-ze en hem c'hrehont kablus;
Dilezel a rehont vertus peûrbadus,
Ne zelhezhont ket ar vuhez heûrus
Koueza a rehont han ifern hirbedus.

Heb ar vertus-mâ e Religion,
Eun niver bras a dud en hem zaon,
Dre heno ho tròhont kein d'ho heürusded,
Biken hebthi ne vhint baradozet.
Evid diarben-tâ hevelep gwal-eür,
Dont haliez dâ govez a renkeur,
Ha dreist pep-tra p'en hem veler kablus,
Eus a eur pec'hed benhac grevus.
Gout hervad e-zoar kablus a bec'hed,
Ha trei kein d'ar Sakramandchou bepred;
Chom goude hep mont da govez re bel,
O c'hout he maor her pec'hed marvel;
Hep lakât keùs hebed en he galon,
A zo en hem blijout hen daoaation.
Ne ket eur vertus e Religion
Mont da govez hep devotion;
Mont dre blijadur guelet ha klevet,
Eur c'honfeçzour hac a zo re garet:
Mont da govez heb beza kend henklasket,
An holl bec'hejou a helfet beza grêt;
Heb beza sanket gwir geùs her galon;
Hac hep kaout eun hioul stard ha gwirion,
D'en hem zioûal goude diuc'h pec'hed,
Ha diuc'h babec da gweza, d'en hem viret:
Mont da govez ha klask absolvenher,
Pini a ro pinigen heas da ober;
Halia re-hall da vont d'he gaout,
Rei dezho da gredi e c'helhint kaont,
Ha pinigen heas hac absolven,
Hac evid ar boan hepkên d'he goulen;
A zo beza atao kalz re gablus,
A henep Religion hac he vertus.
Henep ar vertus-mâ a Religion,
E pec'her kalz meùrbed e konveçzion,
Pa nac'her henhi, pe pa zic'huzer,
Ar pec'hed hac ar faziou a rêr;
Ha pa ra ar c'honfeçzour goulenhou,
Muda pe lavaret ghevierigou.
Keûçzier ha keûçzierez zo kablus,
O c'hober goulenhou didalvoudus,
Ha da gonveçzour pa rehont koll amzer,
O tanevelhi ho foanhiou dister,
O lavaret ive dezhan ghêvier,
O kovez pec'hejou hep ho grêr.
En hem nec'hi re ha buanekât,
Oc'h eur c'honfeçzour pa na gav ket mad,
Rei an absolven da eur c'heuçzier,
Hac evid rei dezhan eur gwir amzer

Dioc'h he holl dechou fall d'en hem dizober.
Evid daskori he laëronçziou,
Lezel habec pec'hed da vont hebiou;
Evid he unani gand he neçza,
Pa hen defe bet re a zroug hountâ.
En hem hegazi war ghemend-ze,
Kuntâi konfeçzeur war an habec-ze,
Mont gand hen-hall hep lavaret dezhan,
Ne doa ket distag c'hoas dioc'h hemhan;
Perac he zoa bet en hem nec'het
Perac ne doa ket bet absolvet;
An traou-ze holl a ra dên kablus,
Henep Religion hac he vertus.
Henep ar vertus-mâ e pec'her ive,
O selaou hen-hall pa goveçzee,
O terc'hel he siouskouarn kalz re zigor,
Hac o veza kalz re dost d'ar gador.
Pa zelaouer gaud re a blijadur,
Konveçzion re vras pa graouadur
Ha dreist pep-tra pa zeüer da lavaret,
Dirac re hall ar pez a ve klevet,
Dilezel hep habec ho binigen,
Chom hep he lavaret pe he lenn,
Hem garga anizhi hep keün hebed,
Na d'he ober na d'he lavaret,
Chom re bell amzer heb he ober
Ha dale reir amzer hen eur gher,
A zo beza kalz re gablus,
A henep Religion hac he vertus.
Mankout ive a c'her d'he gonveçzour,
Pa lavar ober aluzen d'ar paour;
Daskori gaou a ve grêt
Tec'het dioc'h pep habec a bec'hed,
En hem unani gand he hentez,
Tec'het dioc'h gwal derempredurez.
C'hoarzin diwar goust ar gonveçzion,
Ober goab ive en he galon,
Eus he gonveçzour, eus he binigen
Kaketa ha c'hoarzin diwar ho fenn,
Ober fea eus a ghemend-ze holl,
Hac ho lavaret dirac an holl,
A zo meürbed re gablus,
Ha kaout kalz re nebeûd a vertus.

*Prederhomp bremâ war ar Gomunion,*
*Vertus-hall talvoudec a Religion.*

---

# C'HOËZECVED KAN.

## War ar Gomunion.

*K.* Hon Doue bras ha peùrbadus, hon Doue madelezus,
Hen deus evid hor maga, great kalz a draou marzus,
Ar bed holl hen deus kroüet gand kemend zo henhâ,
Ha dehomp hen deus ho roet d'hor guiska, d'hor maga.
Magadurez pemdiçziec hen deus d'hor c'horf roet,
Ne halhomp derc'hel buhez hep dont d'he ghemeret,
Peùrbadus oc'h hor c'hroüi o c'hanaout kemend-ze,
Hen deus gand kalz a founder roet dehomp an holl draou-za.
Evid terri hon naoün hen deus great dehomp bara,
Evid terhi hor sec'hed dour ha gwin da efa;
Dilhad a ro dehomp ive d'hon dioual dioc'h ar rion,
N'hen deus neira hespernet 'vid harpa hor c'horfou.
Nac a c'hraçzou hon eus-nhi-tâ da renta dezhan,
Eus an holl madeleçziou a ro dehomp her bed-man,
N'helhimp biken haoüalac'h he drugarekât mad,
Eus a ghemend a c'hraçzou a ro dehomp, hen deus great.
An Doue-ze madelezus o rei dehomp holl c'hoas,
Eun ene koulz hac eur c'horf dizhi pep-tra' vastas,
Magadurez galloudus 'vid he maga hamâ,
Hac he c'haçz d'an heürusded goude ar vuhez-mâ.
Magadurez an ene, evel m'her gouzoc'h holl,
Magadurez da viret houthi da en hem goll,
A zo ar gomunion great gand Salver Jesus,
Hac hepthi n'helhot biken direz ar vuhez heürus.
Evel-ze hon eus ive hezom trugarekât
Jesus hon Roue, hor Salver, eus a eur c'hraçz ker-mad,
Da veza 'vid hon ene lakeat magadurez,
Her gomunion santel gwestl eus he garantez.

Eur c'hraçz hac eur mad ker bras a c'houlen eus hor pers,
Hanaoudeghez ar vraçza hac hervez hon holl nerz;
Goulen a ra dre heno, ma teûfhemp haliez,
Da baska mad hon ene gand he vagadurez.
Evel hep magidurez korf n'hell ket beva pell,
Ene hep komunion a rank semlen mervel,
Dizec'ha a ra buan koulz a korf hep boued
Hep morçze komunia, gand Doue eo dilezet.
Eus a Zoue an dilez zo gwallus bras dizhi,
Dre heno en hem laka a tail d'en hem zaoni;
Hac evid gwir, a lavar dehomp hor Salver Jesus,
Evid nep na gomuni n'eus ket a vuhez heurus.
Gôa etâ ha gôa, gôa, mil gwech gôa,
D'an dên hep religion hac hep komunia;
O chom ato her ghis-çze hep Pask na Pantekost,
En hem gav buan unaoûet, d'an ifern he-mâ tost.
Hen eun hevelep diles mar deû dezhan mervel,
Ne deus kên-tra evithan, koûhnit mad hem c'hentel,
Ne deus kên-tra evithan, nemed ifern padus:
Ne ket an dên her lavar, hoghen Salver Jesus
« Ma na zebrhit, hemezhan, ha ma na hevhit ket,
» Va c'horf, va goad doucus ne vihot biken salvet,
» Henho he-ma ar vuhez hac ar gwir heurusded,
» Evid nep ho dilezo n'eus barados hebed. »
Oh! c'hwi-tâ tud dibeulhed, tud diskiand hac hep feiz,
C'hwi pere zo toûelhet gand plijadur haleiz,
Gand madou ha gand dauvez, gand higignou ar bed,
Distrohit buan eus ho fazi gand haoun beza kolhet.
Gand higign bed, he zanvez, gand he blijadurez,
He ranker koûna ive komunia haliez,
Ha dighemer deread da viana ober,
Da goif ha goad he Salver da Bask e pep amzer.
Nep a zilez eun ober ken talvoudec, ker ret,
Evid heûlia plijadur ha kevridiou ar bed,
En hem laka eu habec da gull ar Barados,
Rac her meas eus a Jesus n'eus nemed ifern klos.
Klaskhomp-tâ heviziken en hem lakât her stad,
Haliez da gomunia ha d'hen ober hervad,
'Vid ma c'halhimp kaout heuhomp, pere'hen pep madelez,
Rên ganthan war an douar, mont d'he rouantelez.

*N.* Komunion ker ret evid ar gristenhien,
Hen amzeriou koçza he deus bet heienen:
Ar re goçza ho deus bet he hembanhet,
Hac hen ho ghiçziou ho deus he hanavezet.
He diskulbiet ho deus hen ho lidou,
Dre nosped hêuvelebedigheçziou;
Ar re gôz ho deus bet he pep amzer
Diskleriet Sakramanil vras an Aoter.

Ar pez a reas gwech-hall Melkiçzedec
O tont da ghinbic d'an Holl-Galhoudec,
Ar gwin, ar bara evel hazeûler,
A hembann sklear Sakramand an Aoter.
An Oan Paskal a zebre gwech-hall,
Bugale Israel en eur dridal,
A ro ivo sklear da hentent,
Ar gomunion santel eus ar Send.
Dre ar mân dudius, en dezerd a zebrhont,
Jesus-Krist dehomp-holl sklear a ziskouezhont,
A lavar dehomp an Abostol santel:
Hounhez eo eus an Ilis ar ghentel.
Malaki, dên santel, gwir diouganer,
A ziouganas Sakramand an Aoter,
Dre'r bed-holl, he-mezhan, e vo kinlughet,
D'an Holl Galhoudec eun Oan benlughet
Hac hen Isai eo galvet kemend-ze,
Pred, kic dudius ha gwin a zoare,
Banvez ar c'haerba a helfet guelet,
Ha kic magus a win na ket mesket.
Ar fur Salomon a lavar ive,
Penaos he tebrer ber banvez kaër-ze,
Bara an elez deûet eus an ëenvou,
Evid magadurez eus hon eneou.
Eur bara a vuhez eo, hemezhan,
Ha sand Jan a lavar eveldhan,
Penaos he zeo eur bara buhezec,
Bara an ëen, eur bara talvoudec;
Gwir ghik Map an Den hac he c'hoad ive,
Evid magadurez da bep ene.
E sand Paul, eo galvet kommunion,
Ha d'an ene magadurez gwirion:
Ha Jesus-Krist d'an holl a c'hourc'hemen,
Mont d'he dighemeret e gwir gristen.

*K.* Jesus-Krist hen daus great Sakramand an Aoter,
An nôs kend ma c'houzanvas, maro war ar C'halver,
Ha ne balhe ket rei gwelhoc'h gwestl d'he Ilis,
Eus he zoueus karantez 'ghet gwestl a gher bras pris.
Rac hamâ evid herhez eus he garantez vras,
Hac evid diskoüez dehomp an hioul hen devoa c'hoas,
D'hon unvania ganthan, da chom ghenehomp ive,
En hem ro korf hac ene, d'he holl gwir vugale.
Lezen Doue a zighemen d'an holl komunia,
Hac hervez sand Jan, hepthi, dên ne hall mad beva
Eus ar vuhez peürbadus a c'hortozhomp hen ëe;
E Sakramand an Aoter he-mâ buhez an ene.
Chetu perac he ranker dighemeret haliez,
Ar gomunion santel keid a ma maor e buhez,

Rac, eme en Abostol, dreizhi eo e pigner,
Betec er vuhez peûrbadus ben êen a c'hortozer.
Oh! hên a zo-tà kablus nep a glask digarez,
Evid dioc'h komunion pelhât atao bemdez,
Ha gwskoude an niver eus ar remâ zo bras,
Ha bemdez en hon touez e kreskhont boll aiouas.
Mar fell deoc'h ho hanaout, selaouit sand Vaze;
Ar re ghenta, hemezhan, eo an dud didalve:
An heil rum eo an dud-ze e gàr plijadurez,
Hac evid graou er bed-mâ, gra ho Doue ha zilez.
Kouitahit-età, va breûdeur, ho tidaloudeghez,
Ebanhit prena, gwerza, ibist pep plijadurez,
Evid amzer da amzer dont da gomunia,
Hac oc'h taol gaër ho Salver baliez en hem reïza.
Selaoûhit età Jesus hac en hem rohit dezhan,
Sakramanthit haliez, tostahit haliez hounihan,
Hac evid mad hen ober 'vid mad komunia,
Guelhomp ar pêz a renker da ober c'hoas bremâ.

*N.* Prederhomp-tà petra-zo ret,
Evid komunia evel ma zeo let,
Hac e pe stad ha tle kristen beza,
Pa zebr eus an Aoter ar bara.
Evid komunio evel ma e let,
Kalz oberou d'ar c'hristen a zo ret;
Da ghenta, he tle mad en hem aprou,
Ha beza distag dioc'h pep pec'hejou
Ret eo dezhan, eme ar roue David,
En hem walc'hi penn, kil ha treid,
Hac haraoc oc'h an Aoter tostât,
Lakât he ene e stad-vad,
Neûze eo he tle lavaret d'he Zoue,
Aprou-mad he galon hac ha ene,
Lambet anezhan pep falhagriez,
Evid he gaçz d'ar beûrbadelez.
Pa vihot dirac roua, he-me Salomon,
Prederhit mad ha stard hen ho kalon,
En_bini dirac pini he-maoc'h,
Ha goulenhit diganthan gwir beoc'h.
Kredhit stard hac hep marteze hebed,
He mâ heno ho Salver beulughet,
He gorf, ha c'hoad, ene, he zouelez,
Ha c'hoantahit beza e gwir santelez.
Ret eo kredi ker stard ha kantener;
Mar garvarer, ganthan e lavarer;
*Feiz ham'eus, kredi a rhan stard ta Doue,*
*Kreskhit va c'hreden ha va feiz ive.*
War ghemend-ze he ranker kalz dioûal,
Ne ve henhomp dister loustoni na fall;

Red eo d'an ene beza dinam,
Ha dirac Doue gwen, flam.
Jesus-Krist hen deus roet dehomp ar ghentel,
Pa houalc'has ho zreid d'he Ebestel,
Habars ma teñas d'ho c'homunia,
Hac eus he gorf rei dezho ar bara.
Sklear o tiskoüez c'hoas dehomp kemend
Ar sâl a laka Jesus da farda,
Evid ober henhi ar Pask santel;
Ar zaë wen a zo dehomp ive kentel.
Kaout a c'hanhomp hon-unan koûn bizel,
Prederi kalz ho maro hor Salver;
Kaout spi henhan; 'vithan kaout karantez,
Hioul bea ganthan, goude hac e-pâd buhez,
A zo eun ober eus ar redta
D'an nep a glask mad komunia.
Evid ober komunion heurus,
Talvoudec d'an ene, da Zoue hetus,
Eo ret c'hoantât bea neûse da Jesus,
Dre eur c'hoand ar stardta ha peûrbadus,
Hênvel oc'h hini pried ar c'hantikou,
Evid Jesus, pried glân hon eneou.

*Guelhomp c'hoas petra renker da ober,*
*Goude beza lounket korf hor Zalver,*
*Ha pe ghen talvoudec eo an ober*
*D'an hini a zighemer mad he Groüer.*

K. Rat eo, heme' roue David, beza kalz hanaoudec
Ha trugarekât Doue a c'hraçz kên talvoudec,
Ar galoun leûn a joa hac a hanaoüdeghez,
A dle meûli anezhan, hemban he vadelez.
Ar vuhez-holl ne ket re hir evid eur seurd ober,
Bemdez hac halleçzoc'h e tlear hen hazober,
Ha gand pried ar c'hantikou kana he veûleudi,
Kên a deûfe ar galon gand tomder da deûzi.
Chetu an hanaoudeghez let da Zoue hor Salver,
Eus ar pez a ro dehomp bemdez war an Aoter,
Sulvui ma vhimp hanaoudec ba ma renthimp graçzou,
Sulvuioc'h a telheçzhimp nevez madeleçzïou.
O! pion a houfe biken lavaret petra' ra
Vertus ar gomunion d'an ene hac he gra
A zoara ha kalounec hac evel ma zeo let?
Mil benhos a daol henhi hor Salver benhighet.
Kommunion great her glus-ze, a lavar dehomp Osée,
Ha sand Jan hen he c'houde her lavar dehomp iva
A ro ar vuhez doñeus hac eur maro heurus,
Graçzou Doue war an douar gand eur vuhez kalz peoc'hus.
Dioual mad a ra ive da gweza her pec'hed,

Dourn a ro dehomp da zevel pa zhoump eur vec'h kouezet.
Lakât a ra her'spered kalz laoüenidighez,
Rei a ra ar vuhez heurus, mil benhos goudevez.
Tostahi età haliez, debrbit bara'n Aoter,
Paskhit haliez ho c'hene eus a gorf ho Salver;
Komunion zo'gwezen a zoug froucz dudius,
Da bep hoad eo talvoudec kemher korf, goad Jesus.
Da bep stad, da bep hoad, komunion zo frouezus,
Froüezus d'ar yaouanktis dra ma zeo kalz trec'hus,
War an holl gwal hioulou ha war ar gwal dechou,
A zo bet a viskoas stag oc'h yaouankizou.
Hen hoad-ze ker birvidic komunia kalz zo ret,
Evid a vurneghez mouga an tân a red
Hen holl izili yaouank hac a greskfe bemdez,
Hep froucz ar gomunion a zoare great haliez.
E bâr an hoad eo ive, froüezus bras meurbed,
Evid pellhât dihouniban holl gwalhou eus ar bed,
Hac ivez an habegou a gaver hen hoad-ze,
Hen holl oberou beilec da goll koün a Zoue.
Froüezus ha talvoudec eo komunia c'hoas,
Her gosni hen hoad uzet ha zeo talvoudec bras,
Hen hoad-ze a zeùs ive kalz habec a bec'hed,
Hac evid ho diarben liez komunia zo ret.
Komunion zo froüezus c'hoas her briadelez,
Ha dizeür eo'r priejou pere krên he dilez,
Rac hepthi n'hallint biken kaout ar glânidighez,
A zo ret d'ar priejou en ho friadelez.
Froüezus eo kalz ive e stad hintanvelez,
Evid tenlia warnizhi a Zoue an drugarez;
Da lean ha da leanez he zeo c'hoas froüezus,
Evid bea korf ha kaloun d'ho Doue, d'ho fried Jesus.
Dre nerz ar gomunion hac he froüez burzudus,
E teû dehomp en holl stajou kalz a c'hraçzou marzus,
Da goll koün an traou bedec, da goll ho c'harantez,
Evid dihuna benhomp koün Doue hac he zanvez.
Hep skôr ar gomunion leverhomp-hên holl krên,
N'hell dén mont war haraoc, hoghen kood war hadrên,
Dên hep ar gomunion, n'hall pell derc'hel glânded,
Heb haliez komunia na deus buhez-vad helied.
Gwir dalc'h ar glandighez 'zo her gomunion,
Glanded ar briadelez ha deus henhi he zròn,
Difen an hintanvelez a zo henhi ivez,
Gwiskamand ar yaouanktis, hini lean, leanez.
Da bep hoad eo talvoudec, d'ar ra vras, d'ar re vian,
D'ar re gòz, d'ar re yaouank, d'ar re yac'h, d'ar re glân;
Gwal-eur d'ar re he dilez hac a dec'h dihouthi;
En hem lakât a rehont hen habec da zaoni.
Evid età diarban ar gwal-ze kôn dizeür,

Hac e-leac'h dont d'en hem goll m'hor bezo holl an eür,
Da veza hember salvet; komunhomp hatiez,
Rac e banvez an Aoter he-ma'r silvidighez
Hep ar beden ne houfhemp luken kaout digand Doua
Ar c'hraçz da halhout direz rouantelez an ée;
Hoghen ne halhomp ober peden talvoudekoc'h,
Eghed ar gomunion a ro dehomp gwir beoc'h.

*Rac-ze éd :*

Kemerhit pers hatiez e banvez an Aoter,
Hatiez oc'h komunion tostahu, va breûdeur kær,
Evid galhout hatiez lavaret da Zoue,
Ar beden gaër a rea sand Bernard hen habec-ze.
« Selhit, Aotrou, hemezhan, eus ho santual bras,
» Oc'h Jesus, ho Map gwirion, zo bet staghet her groas,
» Eus a c'horho an éenvou e pelheac'h hoc'h trônet,
» Grhit eur sell a drugarez oc'h ho Map benhighet.
» Taolhit-tà ho taoulagad war an hosti sauted,
» A ghinhic deoc'h hu hamâ Jesus ar gwir Abel;
» Jesus, hor Melkiçzedec, ho Map karantezus,
» 'Vid pec'hejou he vreûdeur, n'hi, pec'herien kablus.
» Dro garantez evithan, orgeder peûrbadus
» Eus ho penher benhighet; bhet dehomp trugarezus;
» Gwalc'hit hon holl bec'hejou, pere-zo hep niver,
» Beûzhit hon holl dorfejou her goad eus ho penher.
» Nhi ho ped, Tad peûrbadus, taolhit eur sellad druz,
» War drem ho Krist benhighet houzoc'h bet ker sentus,
» Bete gouzaon ar maro hac ar maro garva,
» Kentoc'h eghed henebi houzoc'h-hu e nep-tra.
» Dioc'h he c'houliou talvoudec na zistrolhit morçze,
» Ho selhou trugarezus, koûnhit atao hen-he,
» Ma c'henvorhot da viken her pris hên deus roet,
» Deoc'h evid hor pec'hejou ho penher benhighet.
» Nhi ho ped, Tad peûrbadus, da lakat her poéçziou,
» A hên-tû hor pec'hejou habec ho kaçzomou :
» Hên-tû-hall an holl boanhiou gand Jesus gouzanvet,
» Evid paea hon dleou dirac ho lealded.
» A-neûze n'hi a vezo dineac'h ha dianken,
» Rac ho boanhiou pounherhoc'h eghed pec'hed pep dên,
» A rai d'ho puaneghez kunât hen hor c'hever,
» Ha delhezout trugarez dre zelhid hor Salver. »
Galvhit età hatiez hen ho c'hene Jesus,
No halhit ober dezhan netra kên dudius;
Hac evid m'en hem bljo henhi eur vech deûet,
Hasthit ober anezhi eul hors bleûnet ha frouezet.
An ana' zo eul hors pe eur jardrin hanvet,
E-pini Salver Jesus a gâr bala bepred;

Hoghen 'vid tenna Jesus, al hora a renk beza,
Kalz neat ha karghet c'hoas a draou mad da c'hoëça.
Kemend-ze e gwirionez eo a ra gwir jardrin,
Ret eo kaout kalz baliou, a bep-tù ròr ha tinn,
Karghet a froueçziou kaër hetus d'an daoulagad,
Evid digherr'r galon, he doughen d'ho zinvât.
Gret età eus ho c'hene, kristen, eur gwir jardrin,
Karghet a vleùn, a frouez, a vokedou, a d'lun,
Evid ma tui anezho ar c'hoëz-mad da deuha
Haliez, Jesus ho Silver, d'he halia d'ho zânva.
Hoghen ar bleùn, bokidou, a hell beza déread,
Her jardrin eus hon ene kerkaulz hac ar frouez-mad,
Eo ar vertuçziou kristen, gwerc'hded hac huzelder;
Ar c'hoëz-mad a binigen, eur garantez tener
An haoun da goll ho Zoue, ar c'hoand beza dezhan,
Hioul birvidik da viret he lezen her bed-mân,
Kâz hac heùs oc'h ar pec'hed, c'hoanteghez pep vertus,
Her jardrin eus an ene a ra disken Jesus.
Hadhit età, va breûdeur, e chardrin ho c'hene,
An holl vertuçziou kristen ha karantez Doue,
Rac ar c'hoez-mad anezho hebken a hell tenho,
Ha rei c'hoanteghez ive da Jesus d'ho zânva.
Hanêz kemend-ze biken n'hellfac'h ket he lakât,
Da ziskeu hen ho c'hene nac houtli da dostât,
Hoghen c'hoëz-mad vertuçziou hên tenn a ziabell,
A ra dezhan dinija avel eun tarz avel.
Sulvui he deus an ene henhi a vertuçziou,
Sulvui he tenn davithi Jesus hac he c'hraçzou:
Neuse, he-ma sand Amgroas, eo ha teû da guttul,
Ha gand joa d'en hem vezur eus he froueçziou puil.
Ene karghet her ghis-ze eus an holl froueçziou-mad,
Hac o veza hen eur stad d'he Doue ken déread,
A hell hep haoun lavaret dezhan dont da vale
Her jardrin he deus great, hac a teû hep dale.
Hep neac'h neûse he lavar: Va fried muia-karet,
Deût da vale her jardrin evidoc'h ha m'eus gret;
Deût, va fried karantec, tânvahit an holl froueçziou,
Ham'eus bet digheneoc'h, tanvahit ho c'haotreou.
C'hwi hebkên eo-'r gwir berc'hen, eus a ghemend ham'eus,
Hazkemherhit-hi holl-tà, n'hem bezo ket a geûs;
Pa zeo gwir en hem rohu hen holl dign va-unan,
He zeo leal din-me rei holl deoc'h kompip-unan.
Bezhit età haketus d'ober eus ho c'hene,
Eur jardrin gaër hac hetus da Jesus ho Toue,
Ha saourhit mad anizhi hac haliez gand ha c'hoad,
Evid ma iougo ato niver a froueçziou-mad.
Dalc'hit età ho c'hena atao a stad dudius,
Ma c'helhot henhi tenha haliez Salver Jesus,

Liorzer eo talvoudec hac an talvoudeka,
He lahour hen ho c'hardrin n hell nemed froueza.
Hoghen mar tenn benhoçziou eur gomunion great mad!
Ne deus nemed malhuçziou ho c'heûl hini gwal c'hreat;
Nep he gra a denn warnhan a bep seurd gwal-heurlou,
Evid ar beûrbadelez hac an holl amzeriou.
Daoni a ra he ene, koll a ra Barados,
Delhezout a ra neûze koûeza hen ifern kloz,
Rac, heme an Abostol, debri, efa a ra
An herhez eus ho varo hen eur gomunia.
Dre eur gwal gomucion e stagher oc'h ar groas,
E trbarder Map Doue, hac hen disprizer c'hoas;
En hem ober a rear dre heno c'hoas kablus,
Eus a gorf hac a c'hoad Map Doue, Salver Jesus.
Eun hevelep dighemher a laka nep her gra,
Hen habec d'eu hem zaoni, en hem zaoni a ra,
Rac d'an heroaand en hem ro dre eun ober ker fall,
Ne deus mui nemed gwal-eûr evid pec'her kêo dall.
Hoghen gwal gomunier, oc'hpen ma en hem zaon,
Zo e daré koll buhez dre wal gomunion;
Guelet zo meûr a hini goude beza her grêt,
O koueza war an douar, gand maro diskaret.
Ha mar chom c'hoas e buhez goude ker bras torfed,
Ma na herhu ket ganthan, goude-ze droug hebed;
Mar lez Doue c'hoas anezhan pell amzer da veva
Eus he holl drougou henhez, ne ket ar bianha.
Rac eur vech ma zeo kohezet hen eur seûrd saotrerez,
He teû da vernia goude' wel dén e gwevadurez,
Saotrerez war saotrerez bete dilost he vuhez,
Kén a deû Doue d'hen diskar, da rei dehan gwal divez.
Diouallhomp età, breûdeur, diac'h gwal gomunion,
Hac evid he diarben dalc'homp glân hor c'halon;
Na dostahomp oc'h Taol Santel nemed hen eur stad-vad,
Goude eus hor pec'hejou beza en hem zisc'hreat

N. *Henklaskomp mad da zneza penaos e pec'her,*
*A henep Komunion pe Sakramand an Aoter*

Pec'hi a rear a henep ar Gomunion,
Pini zo lod eus verlus ar Religion,
Pa dostear e gwal stad oc'h Taol Santel,
O c'houzout he maor a pec'hed marvel.
Beza hebkén a mâr war ghemend-ze,
A ve eur gwal fazi da eun ene.
Evid komunia evel ma zeo let,
A galon c'hoek e tlear lavaret,
Acton a Feiz, a Spi, a Garantez,
Rac kablus bras eo ar re ho dilez.
Eur c'hristen hac a daol mui a spled,

Da c'houzout peùr e ve komuniet
Eghed na ra d'en hem reiza hervad,
Ha da lakât he ene e stad vad,
En hem c'hra kalz kablus dirac Doue,
Dirac koustiançz ha Sakramand ive.
Komunia hep karantez Doue hebed,
Evid plijout d'an dud ha beza meùlet;
Klask hen ober-ze he-vad he-unan,
Beza gweldeñet ha teuli dezhan
Meùleùdi pe eur mad-all amzerus,
Dirac Doue o zo beza kalz nâmus:
An dra-ze a c'halver pilpousirr,
Hac a ra da galz-tud en hem zaoni.
Komunion a dle beza great,
Gand hazaoñez, gand doare deread,
Morçze dre zoujançz an dud, na faltazi,
Ha nebeùtoc'h c'hoas dre bilpouziri,
Hoghen oro dre garantez 'vid Doue,
Hac o koùna e pounhiou Jesus ive.
Hoghen, goude beza komuniet,
Dont eus an iha re vuhan da dec'het,
Heb koùna da drugarekât Doue,
Heb c'hraçzaoùi eus a ghemend-ze,
Chom heb henvori henhan goude-ze,
Eo beza kalz kablus d'ham menoz-me:
Eun enter-heùr pe eur c'hard-heur da nebeûta,
A dlefe pep dên da ghemeret hamâ.

---

**Prederhomp c'hoas bremâ.**

N. *War eur greden faos a Religion,*
*Hanvet yand an holl Superstición.*

Peùr-c'hrehomp eiâ ar penhad-mâ,
O tont eun nebeud da brederia,
War eun dra a c'halver Superstición,
Kreden noazus da vertus Religion.
Ar Superstición a zo eun tech fall,
Hac oc'h pini e zeùs kalz da zioual,
Rac haliez dreizh'n en hem c'hrear kablus,
Eus e galz pec'hejou bras ha grevus.

Kablus hoar eus ar seûrd pec'hed-ze,
Pa roër d'hen hall an henor let da Zoue,
Pe pa na roër da Zoue he-unan
An holl henoriou a zo let dezhan.
Ar Superstícion a ra c'hoas
Ober da Zoue henoriou diwoas,
Pere o veza kalz re direizet,
Gand an Ilis n'hint ket haçzantet.
Kemend a deñ dre ho hiuuléghez,
Da goneza e ker bras dalhentez,
A zo holl hen eur faos kreden
Hac a zo meûrbed gwlhus d'an dén.
Ar falz-kreden a zo kalz gwallus,
Ha dirac Doue meûrbed pec'hedus,
An nep a chom henhi dre he ratos,
A zo e tail da goll Barados.
Evid miret-tà oc'h ker bras gwal-eur,
Prederhoump bremâ penaos e pec'heûr,
A henep Doue, henep he lezen,
Dre an tech fall eus ar falz-kreden.
Kablus hoar eus a Superstícion,
Ha noazout kalz e rear d'ar Religion,
E servich eun Doue pa ghemerer
Doareou hs kustumou pere a veler
A bep amzer gand Ilis tamalhet,
Oberou, kustumou gaihi difenhet.
Lakât he fisiançz re e kalz komzou,
Lavaret, o c'hober kalz neûçziou,
Evid parea an hâuevaled,
Pe evid lamet digand tud klênved.
P'evid hanaout digweçziou, eûr-vad,
Gouzout a karet e vezer mad,
Gand tud pe gand eun dra benhac-hall,
A zo ato eur Superstícion fall.
Pec'hi a rear dre Superstícion,
Ha kablus bras he-zoar her galon,
Pa ghemerer 'vid beza treac'h her c'hoari,
Urjaoten, pe louzaou-hall heveld'hi.
Evid beza treac'h her gourenou,
Derc'hel warnezhan pe en he c'henou
Eur c'hwil kornec pe eun dra benac-hall,
A zo atao eur Superstícion fall.
Evid parea dioc'h an derçzion,
Mont da gherc'hat dour d'an heïenen,
Ar penn souchet, hac hep gher lavaret,
A zo eur Superstícion milhighet.
Ker koulz evel mont da gaout dên a vreou,
Evid kaout hiçzu mad e kevridiou,

Evid diarben pep gwal darvoud,
Gand pini ne garfet ket en hem gaout.
  Evel ma ra kalz eus an dud yaouank,
Pere abars teuha d'an darvoud a rank,
Mont da gaout korhik bac her pedi,
D'ho miret diouc'h ar gwal ghevridi.
  A gonizou gouez en hem servicha,
A zour benlighed pe eus a vara,
Evid parea an dud pe al loëned,
Evid digand hurhé ar bâr lamet.
  Evid strobinellia ha diavela,
Eus an traou-ze holl en hem servicha,
Koulz hac eus a c'houlou benlighet
A zo eur Superstición daonet.
  Kablus bras hoar c'hoas a ghemend-ze,
O teûler hovez oc'h deiziou a ve,
Hac ive oc'h kalz-hall a zarvoudou,
Da bere e kreder her gwal-heuriou.
  Evel ar re a gred e zeûs gwal-eûr,
Trizec oc'h taol pe'n hem gaveûr,
Pe a gred gwener dervez gwal-beûrus,
E pini n'a helher ober tra heurus.
  Nep na fell ket dezhan-tà demezi,
Eur c'hrek a ne fell ket ive dizhi,
Mont da venlighen he fenn d'ar gwener,
Zo hen eur gwal falz kreden, ha pec'her.
  Goulen eur guzul digand diougauer,
Ha mont ive da gaout kelc'hier:
Da gaout c'hoas eun denberez kartou,
Klask hanaout he eur-vad pe he walhou.
  Dizelei al laer hac eun dra golliet,
Ha gout pelheac'h e ma eun dra guzet,
Halia re-hall da vont d'ho c'haout,
Rei dezho habec evid ho hanaout,
A zo gand ar faos kreden, saotrerez,
Eur seûrd ober a denn da zaonedighez.
  Dre falz kreden e c'helher c'hoas pec'hi,
O teûler re a spled hac o kredi
Hen bureou noz, he kri al labouçzed,
He yud ar c'haçz hac he kri kilhoghed;
O kredi hac o lavaret neûse,
E ila harhuout gwal eur gand hurhé.
  Nep a zoug eul lizer en he gherc'hen,
Eur beden benhac pe eur brederen,
Ha ne dhint ket gand an Ilis haçzantet,
Ha war an dra-ze kredi ha lavaret,
He vezer o graçz Doue kendalc'het;
Pennos e vezer hep mar hebed miret,

Dioc'h kurun, dioc'h maro prim ha dioc'h gwal,
N'hen devezo biken eur maro fall,
Ha ne yarvo ket c'hoas hep konfeçzion;
An dra-ze zo dizeür Superstición.
Braçzoc'h eo c'hoas kalz ar faos kreden,
Pa lavarer a c'heno, a galoun hepkèn,
Pennos evid ober prof kaër ha mad,
Hac a helfe beza da Zoua deread,
Ha zeo ret he zastum hen haluzen
Koulz a pa rear lavaret hen oferen,
Hen henor d'ar sand pe d'ar sand-man,
Evid pareadurez eun den klân.
Hogben eur falz kreden diaoûlus eo,
Hac a zellit mont d'an ifern e beo,
Mar klasker hentadurez herouand,
Evid kaout pinvidigheçziou, arc'hand;
Evid kaout ive kalz a denzoriou,
Ha gwalc'ha he holl skiandeliou ha techou.
Kaout lavriou fall hac a faos kreden,
Hac ho rei da zen hebed da lenn,
A zo ive kalz ha kalz re bec'hedus,
Kemend ho dalc'h hac ho ro, a zo kablus.
Cheiu kreden faos pe Superstición,
Henebour bras da vertus Religion
Evid kalz pen-kaos a zaonedighez,
Dioualhit houth, dalc'hit war hevez.

---

# SEITECVED KAN.

## MEIL GWRC'HEMEN DOUE.

K. Dre he ghenta gourc'hemen, Doue da boll a ghemen
He hazeûli a zoare, he garet dreist pe-tra:
Dre he heil dehomp e lavar dioual mad da saotra
He Hano teir gwech samel, dre gomz dispac'h-zo kên.
Nep eta a zinac'ho karet, hazeûli Doue,
Evel kemend a zaotro he Hano bras ive,
En habec en hem laka, e-leac'h mont d'an êenvou,
Da veza eun deiz drastet e punç an ifernou.
An touër e gwirionez a vo gwastet heno,
Goude beza a Zoue fouldraçzet an Hano,
Gand he gomzon fouldraçzus he vo da wirviken,
Strinket eun deiz a zuio hen ifern war he benn.
Dilezhit-tà, touërien, kuitahit ho touerez,
Mar fel deoc'h eus an ifern diarben tân griçziez,
Hac enr wirionez eo, ha ne deus mâr hebed,
Hen ifern e vo drastet an touër, he leoudoüed.
N'en hem voazhit ket età da gaout en ho kenou
Hen haner Hano Doue, nac ive gwal gomzou,
Hac an den a zo boazet da galz toüet Doue,
A zo gauthan kaçzeat, daoust pe gher bras he ve.
Hac an him a ghemer Hano Doue en haner,
Na hall kat beza morçze dinam en ho ghever:
A lavar dehomp Salomon en he holl ghentelhiou,
An dra-ze so evitho habec a hoüall lamhou.
N'ho phet ket età ato Hano Doue war ho theod,
Nac hanvou ar sænd ive bep koms a leverhot,
Rac an traou-ze, hemezhan, a re kablus pep dên,
Mar koüez henho haliez, na vo dinam biken.

Rac evel eur sklav paoür a skourjezer bahez,
A zoug henhan atao merkou he skourjerez;
Evel-ze touër bahez, Hanvou Doue hac ar sænd,
Na hell beza na neat, na gwir glâo a bep hend.
Dèn boazet-tà da doüet ne vo birviken nead,
Atao he vezo saotret, loua, ha morçze deread,
Karghet a zislealded, morçze nead a bec'hed,
Hac he dy en hem gargo eus a hoñalhou bepred.
Dèn goude beza iouet a zilezo he le,
A denho war he ghein puñez an holl bec'hed-ze,
Ha mar her gra dre zispris 'vid al le hen deus grêt,
Ho vezo diou vech kablus da veo he le torhet.
Pa deu eun dèn dre hauer evid kaout gobr ha paë,
Ne hall beza diskarghet, le a stag oc'h he zaë,
Hac eus gobr dezhan roet ha dy a vo karghet,
Eur-vad 'vezo evithan ma na vez milighet.
Dioüñhit età, breudeur, a lavar sand Jakez,
Da doüet a henep doare nac hen ty nac her mæz;
Na douhit morçze dre èenvou, nac ive dre zouar,
Na dre dra hall her bed-man: bhet hepkèn 'vid lavar:
Iha ha nan da lirha, hep gwal goms hall bebed,
A dle beza ho lavar e pep amzer, bepred,
Rac nep a lavar hoñal gomz dreist pep-tra leoüdoüed,
A dle ghedal gand Doue beza stard skourjezet.

*N.* Doue età dre he bell gourc'hemen,
Dehomp ha d'ar bed holl a zighemen,
Kaout evid he Hano benlighed,
Ar hraçza hazaouez 'zo her bed.
Guelhomp età goude kemend-ze,
Penaos e saotrer an Hano-ze,
Ma c'helfemp dra heno en hem viret,
En amzer da zont dioc'h eur seûrd pec'hed.
Lavaret an Hano a Zoue,
Etouez favelherez dizoare;
An Hano a Jesus ha Mari,
Pe sænd-ball, evel en eur c'hoari,
Evid lakât c'hoarzin, dius re-hall,
Zo ato gwal bec'hed ha tra fall.
Pa duñer hep e ve ret hen ober,
Hac evid lavaret traou dister;
Pa douer evel ma ra eun darn zo
Hac o lavaret beveld'ho
E gwirionez-Doue hac e fidoue,
Ker gwir a ma zhoun kristen ive,
Ker gwir hac Aviel eo an dra-ze,
Ker gwir a ma pâr heol d'ar c'hreisde.
Toñet evel ma rear avechou-hall,
Evid kelaout tra vad pe fall,

Lavaret : Doue zo test, Doue her goar,
Ker gwir a ma zeûs Doue, eo va lavar;
Gwir mad eo an dra-ze dirac Doue,
Ker gwir a ma zeûs cun Doue en ée:
M'hen toû war va feiz, dre va feiz vad,
Dre va c'houstianç ha va daoulagad.
Ober lé ha touet dre zroug pedenhou,
Lavaret evel ma rear avechou;
Me hedteûr koll va lod her Baradoz,
Ha leski en ifernou deis ha nos;
Pe me a vo dall, gwir eo an dra-ze,
M'hedteûr na welign dên en ho koude,
Ha doüeret pep Sakramand ive,
Ma na deo eur wirionez an dra-ze.
Pa douer c'hoas dre zroug-pedenhou,
Hac eur bâr heuzuçzoc'h en eur ghenou;
O lavaret evel eun darn-'zo;
Khea gand dinoûî, an diaoul ra tougo:
Ra vezhi devet gand ar c'hurunou,
Ha daonet e touez an diaoulou;
Ra duio ive an douar d'ham lounka,
Ma na deo gwir ar pez a lavarâ:
Daonet ra vo da dreid ha da voutou:
Ra vezo, talvoudec d'an diaoulou,
Kroc'hen dha ene-dû avid ober
Eun dabourin krozighelber:
Ar seûrd lavarou a ghenou kristen,
Her gra kablus bras henep al lezen,
Hac an brsl gourc'hemen a Zoua,
E tall he man da goll he ene,
Ha mar kendalc'h her ghis-ze da doûat,
Hep mâr bebed he vezo daonet,
Hac he rai e-pâd boll birbadelez,
Micher an diaoul dre he doüerez.
Ar falz-lé-doüed pe al lé faos,
A zo ive aiao ar penn kaos
Eus a zaonedighez ar re her gra,
Rac eur pec'hed marvel eo ar braçza;
Ober he le da veza gwirion,
Ha lavaret ghevier en he galon,
Daoust pe ghen dister he c'halfe beza
An dra ben deveus touet warnezhâ,
A zo aiao eur pec'hed grevus;
An nep her gra a zo kalz kablus.
Eus a lé faos hoar kablas gwskeuda,
O lakât gaou a leac'h ar wiriona;
O veza galvet dirac ar barner
Lavaret henon dezhan ghavier;

Lakât mâr e-leac'h na deus mâr hebed
Ar wirionez-holl chom hep lavaret,
Ha dre heno karga an digablus,
Evid diskarga kevren pec'hedus,
Kemend-ze 'zo eul lé faos ar houaçza
Hac unan eus ar re diaoulha.
  Kablus hoar c'hoas eus lé faos,
O touet evid difen he gaos
He rebot pe na rebot eun dra
N'a helhit da ober na dieac'ha.
Ha mar gouzoc'h haraoc, dreist pep tra,
Na helfac'h ket ober ar seûrd-tra;
Harvari hepken e c'helfac'h ober,
A ve lé faos hac eul lé pounher.
  Kablus bras hoar c'hoas war ghemend-ze,
Pa na zalc'her mad d'he c'her ha d'he lé,
Ha pa chomer reir amzer hep seveni,
Gwistl da Zoue pe dar sænd, daoust da bini.
Rac ne ket haoualac'h beza gwestlet,
Ret eo ive c'hoas sevem bepred
Dindan boan da ober her bed hall,
Ar pez a ve d'un dên braçzoc'h hoûall.
  Oc'hpen al lé faos ken hargarzus,
Pep dên en hem c'hra ive kalz kablus,
O toat re oc'h Doue da gunuc'ha,
O leûna hac o lavaret dezhâ
Ne deo ket leal haoualc'h en he ghever,
Na trugarezus hevelep amzer,
Oc'h he gastiza evel ma ra,
Hac o lavaret neûse dezhâ
Doue a n'hên deûs hên nemed-hon-me,
Evid va c'hastiza ker kalet-ze?
Petra ha meus-me great da Zoue,
Evid va c'hastiza her glus-ze?
Ar seûrd lavarou 'zo kalz pec'hedus,
Ho ghervel a rear komzou blasvemus.
  Kalz lavarou hall a glever c'hoas,
Hac a zo ive komzou dicloas;
Evel ma zeo, *mogredie*, *tetidie*,
Ar *santredie* hac ar *jarnedie*,
Pere a zeû da vezn blasvenihou,
Pa vezont distaolet eus ar ghenou,
Gand eur galon c'hoëzet ha kounharet,
A heuep an Doue hen deus he c'hrouet;
Ar gomz-mâ : *mardie* ha *pardie*,
Pere a lavarer haliez ive,
A zo atao komzou hoûll hargarzus,
Daoust na dhint ket gwskoude ker kablus,

Hac hervez an lmoul her seûrd lavarou,
He c'helhont beza ive blasvemhou.
Henep heil gourc'hemen e pec'her c'hoas,
Nan o lavaret he-unan traou dichoas,
Evel al leoudoued bras, ar blasvemhou,
Ar c'homzou hudur hac ar charneou;
Hoghen c'hoas pa lakear ive,
Ar re hall da douet her ghis-ze,
Hac o rei habec dezho d'hen ober;
O tont re d'ho hegazi hen eur-gher.

*K.* Ho phet età, kristenhien, heus, kâz oc'h leoûdoûed,
Hac oc'h blasvemhou ive, braçza droug 'zo her bed,
Rae pec'hed Satan eo, hini an dud daonet,
Pere holl ne chanhont nôz deiz d'her lavaret.
Evid n'a duhimp ket età da vilhiga Doue,
Goude maro hen ifern, epad hirbadele;
Dioualhomp dhe vlasvemhi epad buhez hêr bed-mâ,
Rac kastis an doûerien zo kastis ar hoûaçza.
A viskoas da wirviken keid a ma pado'r bed,
Ar charnêr, ar falz touer, zo bet, a vo gonnet;
Dbaraoc hon eus guelet kastis ar charnêr,
Diwar he ghein n'hel tenha a Zoue ar gwaligner.
He dy a vezo karghet eus a hep seûrd gwalhou,
Dre he leoûdouet he tenho warnhan kâz an Aotrou,
Ha goude beza haman kel-hez he Hano toûet,
He ranko mont d'an ifern evid beza tanet.
Hoghen falz toûer he-unan, pe an déu a falz-lé,
Ne vezo ket hesperuet her bed-man gand Doue,
Hac habred pe divezad e c'herhuo ganthâ,
Beza gand Doue kastizet eus ar falz-le a ra.
Evel-ze roue *Pharaon*, gwech-hall goude falz lé,
A c'houzanvas kalz haukru, kalz heukrès goude-ze;
Palamour d'he lé faos Doue her gwanas meûrbed,
Rac he vrô, hac he holl dud a hone ganthan drastet.
Dre na felhas ket dezhan seveni he lé grêt,
Da lezel popl Israël eus Egypt da dec'het;
Kalz gwalhou a herhuas ganthan, gand he holl-vrô,
Gwalhou ar re dizeurha bete-zo-kèn maro.
An holl sterlhou hen Egypt o goul a vue troet,
Hac hen eun taol an holl vrô a c'hleskered karghet;
Kelhien ha gwesped goude, ar vrô holl a c'holoas,
Ha d'an dud ha d'al loêned kalz gloagziou a reas.
'Vid beza digabestet dioc'h gwalhou ken heuzus,
Pharaon a doûas a nevez bea da Israël peoc'hus,
Hac evel na sevenas goude-ze d'al lé-ze,
Doue a nevez her gwastas e tail mui dizoare.
Urza' ra da Voïres teûler hudu en hear,
Ha ker buan tud ha loened a hoûe goulhet dispâr,

Ar gurun hac ar c'hazarc'h a zismantas iva,
Ar vrô hac he drévajou eun nebeud goude-ze.
War ghemend-ze Pharaon, spountetoc'h 'ghed biskoas,
Rei da Israël he gabest a nevez a doüaz,
Hac evel lé n'a zalc'haa, Doue c'hoas a zigaçzaa
Ghivri raden da lonka-r paz kazarc'h na dorlias.
Eun devaljen heüzus gwas eghed nôz dua,
War holl vrô Egypt neûse, Doue a reaa hastenha,
E-pâd pini ho reas mervel kenta ganet,
Eus an holl vrô dizeur-ze, hep bezporn map hebed.
Hoghen diveza gouli a reas Doue da Pharaon,
Evid gwana he faos-lé hac he ziveza haoün
Houa, her môr rus d'he veuzi, hên hac he holl armé,
Ha chetu penaos Doue a gastus ar faos-lé.
*Antiokus-Eupator*, *Bakid* hac *Alcimes*,
A zo bet ho zri gwastet ha gwastet stard ives,
Da veza bet trubardet Jusaa ar Makabée
Ha torhet ho gher henor roet gatho dindân lé.
An trubard *Demetrius* hac *Andronic* iva,
A goustas dezho re ghær dislavaret ho lé,.
Rac dre urz Doue he-unan *Jonatas* ha *Judas*,
Dezho evel da Joppé a reas paëa kær bras.
E pep amzer ar faos-lé zo bet re ghær koustet,
En amzeriou diveza evel her re dremenet,
Eus bet guelet kalz skoüeriou dre habec ar faos-le;
Doue a wast e pep amzer ar pec'hed heuzus-ze.
Eun dervez daou zên affer a zaële hentrezho
Diwar benn eun tam arc'hand dlêt d'unan anezho;
Kenta a nac'h he ranke, heil her lavar dleour,
Ho daou ha houlient galvet da vont dirac barnour.
Ho daou e rankjont touët laret ar wirionez,
Dirac kroas sevel daouarn hac ive ho moüez;
Hep douja tud na Doue, kablus, huel a lavar,
E-zeo he ghevren gaouiad hac eur gaouiad dispar.
Me a heûteûr, hemezhan, beza devet e beo,
Hac hem lard beza teüzet, ha luduet bete'r bleo,
Mar rankhan-me d'an dên-ze an distorha arc'hand,
Biken n'helfhen bea ganthan war an dra-ze haçzand.
Doue, 'vid d'an holl diskouez al lé faos a reas,
A ra koüeza warnezhan an nôz warlerc'h m'her greas,
Ar gwal dizeûr hen devoa he-unan goulenhet,
En he gambr, beuré goude, he houo kavet dèvet.
Ne doa chomet anezhan nemed eur vrec'h, eur c'hâr;
Penn evid he hanaout hac hervez he lavar;
An demorand anezhan a hioa luduet holl,
Evid skouer ar gristenien hac an douerien foll.
Gwech-hall her ghear a Ghemper e c'herc'huas eur burzud,
Hac a ziskoüez dehomp aklear pegher kablus eo tud,

O c'hober eul lé-faos, o lavaret ghevler,
Ha dreist pep-tra pa ranker ober dirac barner.
Eun dên deol eus ar vrô-ze, dên brudet mad meurbed,
A c'hoanteas mont eun dervez d'ober pirc'hirinded,
Bete kear Jerusalem evid guelout heno
Louou-santel hor Salver hac hini he varo.
Evel m'hoa kalz pinvidic he lezas kend ma zeae,
Kalz arc'hand gand eur mignon, vid maga en ho hêae,
He c'hrec hac he vugale, ha na lezche gatho,
An disterha dienez, o c'hortos he zistro.
Hoghen e-leac'h prederi ovel m'hoa lavaret,
E kers grek ha bugale, an arc'hand hen doa bet;
Ar mignon-mâ dizeûr ho lez e dienez,
Hac e evithan he-unan a zalc'h an holl danvez.
Goude niver blaveziou, pirc'hirin distroet,
O welet stad truezus he vugale, he c'hrec,
En hem gav holl saouzanet hac en hem glemhas etard,
Oc'h mignon ken dizeûr, ha dezhan kên trubard.
Hac o welet e nac'he ar madou dezhan roet,
Her c'haçzas dirac barner, 'vid ober lé ha toûet:
Lavaret dirac Kroas ha ne doa ket gwirion,
Hen devoa het kalz arc'hand diganthan, he vignon?
Heman o welet neûse ho ranke ober lé,
Sevel dourn dirac Kroas, dirac Kruêer douar hac êe,
A reas 'vid en hem denha eun drô-bleg ar houaçza,
Trô hac her gra kabluçzoc'h eghed he c'haou kenta.
Kleûsa a rha eur gorzen hac henhi ho laka,
En baoûr kemend hen devoa roet he vignon dezhâ,
Hac e-pad ma sao daoûern da douet dirac Kroas,
He laka ho benduen e daoûern ho c'hoas.
Toûet a ra neûse huel, ne dle netra dezhan;
M'hem'eus etre he zaoûern lakeat holl, hemezhan,
Kemend hen doa diga roet habars pirc'hirina,
Ma e doû ne dlehan dezhan pelhoc'h au dister dra.
Hoghen ker buan penduen a deûas d'en hem ranhe,
Hac anizhi war douar an holl haour da gweze;
Ireid ar C'hrist a zistagas ker kend dioc'h er groas;
Tri banhe goad anezho war aoter a gwezas!!
Ar guel a eur mars ker bras a spount barner ha tud;
Pep-unan en hem laka d'hezeult ar burzud,
Hac an toûer disleal a hoûo hanevezet
Evid ar pez ma zoa, eur falz-toûer milhighet.
Chetu pennos, kristenhien, e teû Doue da wasta,
Al le-faos, ar falz-touer; hen êen hac her bed-mâ;
He dorfed zo ken heûzus ha ker kaçzaüs ive,
Ma c'houlen beza gwanet, pe hen doûar pe hen êe.

—

# TRIVEC'HVED KAN.

## TREDE GWRC'HEMEN DOUE.

K. Doue ker koulz hac ho Ilis houzhomp holl a zifen
Holl oberou pemdiçziec, dre drede gwrc'hemen,
An oberou terhien de Zùl ha da C'houel hers;
Pere a dlehomp prederi penn-da-benn en he ghers.
Gwrc'hemen a rehont ive prederia-n deiçziou-ze,
O c'hoberi traou santel hec o veùli Doue,
Ha dreist pep-tra o pedi, o klevet oferen,
O klevet ar gwsperou, katekis, prezeghen.
Ar Sul, hanvet gand habec, deiz Doue, deiz an Aotrou,
Eo deiz sabbad kristenien, dervez he chanou,
His gand spered Doue e pep amzer bleinet,
A c'wrc'hemen ma vezo mad an deiz-mà miret.
Ha ze, evid henori sao Jesus eus ar bèz,
Ha derc'hel ive leac'h da zeiz eban goudevez,
Leac'h da zervez ar Sabbad gand Doue d'he bobl urzet,
Dre an drede gwrc'hemen hen dous evidhomp grêt.
Great evid dont d'hon doughen, d'henori, d'chana,
Her seizvet eus an deiçziou, Sabbad hanvet ganibâ,
Pini e santelheas dre'n ehan a ghemheras,
Goude krouï ar bed-man pini e c'hoeac'h a reas.
An Ebestel ho-unan, eo ho deus lakeat,
Ar Sùl, dervez an Aotrou, e leac'h deiz ar Sabbad;
Hi ho-unan a c'halvas an dervez-se Diçzùl,
Hervez kreden an Tadou, henhez eo ho c'huzul.

Ha sand Jan e gwirionez, a lavar dehomp sklear,
He hoño savet eur Sùlvez a spered en hear,
E-pad m'oa e sklaverez en henezen Patmos,
Dalc'het gand hazeûlerien an doueou faos.
Sand Justin, Tertulien, sand Augustin ive,
Holl Dadou eus an Ilis, ho raoc hac ho goude,
Eus ar Sùl ho deus komzet evel eus an dervez
E-pini ar gristenhien en hem strolhe haliez
Doue-tà o vea kronet ar bed e c'hoëac'h dervez,
A ghemheras d'ar seizved ehan he zouelez,
Hep ober a reas santel o tont d'her benoga,
Hac a neñse da viken great evid he ghéelo.
Moises a ghemhenhas d'an Israelited
Kaout evid an deiz kær-man bazroüez bras meûrbed,
Hac a-zalec an derc'hênd lakât urs e pep-tra,
Na vijhent e nep doare hen habec d'he saotra.
Cheu perac ar bopl-zo e-pâd ma bouent maghet,
Gand Doue her vrô dihentel a zastumas bepred,
D'ar c'hoec'hved deiz doun loden mân evid ho maga,
Na reukjhent deiz ar Sabbad ober disterha-tra.
Ar Sul eta o veza dervez lid an Aotrou,
An dervez ma c'hehanas goude he labourou,
A dle beza evidhomp hac evid peb broad,
Dre he skoüer deiz a ehan hac hep tam labourat.
Doue-tà a urs her glus-se, o lavaret dehomp holl:
Lidhit mad deiz va Sabbad dindan boan d'en hem goll;
Rei a rhan deoc'h c'hoec'h dervez da vrea, da laboura,
Hoghen e-pâd ar seizved ne rehot an dister-dra
Ar seizved-'zo evidhon, dervez ehan ho Toue eo,
Henhan netra ne rehot, n'a c'hwi nac ho mil-beo,
Nac ho map, nac ho mevel, nac ive ho matez,
Nac ho marc'h, nac ho kazec, nac ho tud dianvez.
En deiz-se c'hwi ham meûlo hac ham hazeûlo c'hoëc
O rei dim-me ho kaloo e-lec'h mont da redec;
Saotelhat-ta va dervez dre ho c'hoberou-mad,
Rac nep a saotro Sabbad a vo saotret deread.
Saotrer Sùl ne dle gortos nemed maro c'hoëro,
Ha gand kemend-ze c'hoas, ho ene a golho,
Rac kemend a labouro, heme Zoue, da Sùlvez,
He ene paoür a golho, a varvo hep truez.
Evel-ze eur paour-keas-dèn, o veza bet kavet,
Da Zul o tastum keûneûd, war an doüar kouezet,
Dre urzou Doue he-unan, d'ar maro hoñe barnet,
Ha dre ar bobl ho-unan gand ar vein labezet.
Saotrerhien Sùl a laka eun Doue e kalz kounhar,
Hac en he gounhar founhus dezho holl e lavar,
Va Sùl ho deus mastaret dre galz a oberou,
Ha rac-ze hem'eus todet ho skei dré galz gwalhou.

Goude maro ker skoüerius, Jusevieu a doñas,
Ne rajhent da Sûl nep tra, hen ty nac er meas,
Ne brenjhent na ne wersjhent, d'ar Sabbad tra hebed,
Bete zo-kên ar boñed evid ar vuhez ker ret.
Kelhuez gwech a ma torghont al le-ze d'ho Doue grêt,
E honent ganthan kalz gwanet hi drûz-bras kasnzet;
Evel-ze e pep amzer Doue hen deus kalz gwastet
An holl rounstekçzion evid bea Sul saotret.
Hoghen eur vid a herlu gand ar re a vir mad
Gouelhiou bers hac ar Sûliou hac oc'h ho santelhât,
Doue, e'hoael hir a ro dezho, hu benhiga a ra,
Ha war ho henebourien ato treac'h pâr ho gra.
D'ar re a vir, hemezhan, va Zabbad, va deiçziou,
Me roi evid ho chañal mver mad magheriou,
Enn hano c'hoas peûrbadus hac an henorapla,
Evid chaua henhou goude buhez ar bed-mâ
D'an divez ma na gherhont deiz Sabbad beachi,
Nac ober ho hiuul ne kend eghed va hini;
Mar kemerhont an deiz-se vid eun ebat dudius;
Ha dervez evidhon-me santel ha glurius.
Mar kemherhont an deiz-se, da zaskori din-me,
Ar gwestlou dlet d'ham Hano ha d'ham holl douele;
Ma na heûlhont hen deiz-ze, ho hioul, ho gwal dechou,
Ma na gomzhont en haner, ma na rehont gwal draou.
Neûs' ho kafhint levenez, henhon-me ho Autrou,
A-neûse me ho savo dreist huelba broiou,
Hac evid magadurez he piaouhint a strob,
Ar madou bras ha danvez eus ho zad kôz Jakob.
Ne deûs mâr hebed eâ, n'a deo dên kalilus,
O labourat d'ar Sûliou hep bezum bras fiounlus;
Hoghen 'vid hon distrei dioc'h ar pec'hed bras-ze,
Guelhomp penaos e torher trede gwrc'hemen Doue.

*N.* Labourat d'ar Sûl ha d'ar Gouelliou bers,
E leac'h ho rei da Zoue hac en ho ghers,
Labourat ha brei hep habec gwirion,
Hac an dra-ze hep haçzand ar person,
Pa vez an amzer da vont da c'houlen,
A-zo pec'hi henep trede gwrc'hemen.
Karhea, neza, c'hoenha ha gria,
Labourat e park, e liors, hen deiz-mâ,
E starn, e stâl, zo pec'hed ar bragza.
Pa dremener hep eur ret ar bragza,
Eul loden vras pe vian eus an deiz-mâ,
Eus a Sûl pe C'houel bers me lavar,
O prena, o wersa evel ma rear,
O kemheret digand eur micherer,
Labouriou great, rei re hall da ober,

O c'hober marc'hajou, ober skrijou,
Ze a zo atao re vras pec'hejou.
Pa na glever an oferen penn-da-benn,
Gousperon ive hac ar brezeghen,
Beza zo-kên habec da hurhe-hall,
Da chom hep klevet anezha pa hall,
Dre m'her c'haçzer da ober kevridiou,
Pe ma rear dezhan ober labouriou;
En hem lakât e tail d'ho dioueret,
Daoust na ve dre zorvoud za harhuet,
A zo atao eur gwal bec'hed.
Pa vezer en ofern, en offiçzou,
Henvori neûse e kalz-hall a draou,
Koûna e labour, e marc'hadourez,
En he hebatou, en he dieghez;
En hem lakât c'hoas neûse en ilis,
'Vid galhout komza, c'hoarzin d'ha zivis,
E-leac'h ma c'helher guelet burhe,
Ha beza gatho guelet ive,
Marteze evid prederia zo-kên,
Traou re dizoare ha nebeûd kristen;
Hoghen a Zoue an drede gwre'hemen,
An doareou dizeur-ze holl a zifen.
Tremen hep ofern-bred ha prezeghen,
Evid klevet an ofern blean hep-kên,
Ha dre-ze hespern muioc'h a amzer,
Evid lavaret kalz traou en hauer,
Pe evid mont d'ar strolhou, d'ar c'hoariou,
D'an dançzou da Sul ha d'an hebatou;
Pe 'vid hem rei d'an didaloudeghez,
D'halhout mui kousket-zo-kên ivez,
Hac ar pez a zo kalz houeçzoc'h c'hoas,
P'en hem roer da c'hadelez-hall diehoas;
D'ar baleadenhou, d'ar gwinerez,
D'an hostaleriou ha d'al lighentez,
Da ruilha ar boulou hac ar c'hilhou:
Bugale a ya da glask lôz, neiçziou,
Yaouanktis a ya d'ar redadegou,
D'ar gwrenou da c'hoari galochou,
A zo kalz re gablus en hatee-ze,
A henep trede gwrc'hemen Doue.
Kemeret kalz a brederiou bedec,
Evid lakât kalz a dud da redec,
Hac evid tenha kalz-tud d'he bardon,
Saotra her ghiz-ze Sûl, Gouel hep haoûn,
Dre c'hoariou, dançzou ha gourenou,
P'evid guelet zo kên ar marvailhou,
Hafa, pe c'hoas rei da hefa zo-kên,

E-pâd ma vez an offiçzou o rên,
Da re-hall nemed d'an dremenedi,
A zo e pep amzer kalz re bec'hi
Henep en drede gwrc'hemen a Zoue,
Nep her gra a ra kalz noas d'he ene,
Nep a vo her stad-ze divez he vuhez,
Ha gweze en ifern e gwirionez.

K. Rac tân ifern zo great da gastiza eun dé,
Nep ho devo disprijet deiçziou santel Doue,
Pere a dlear da dremen holl en oberou mad,
Her beden, hen offiçzou, oc'h en hem santelhât.
Gwa deoc'h età, gwa deoc'h, saotrerien ar Sùliou,
Ho tarn a vo en ifern e kreiz he holl banliou,
N'eùs mâr hebed d'an dra-ze, mar dalc'hit da saotra
Dervez santel an Aotrou bete-n heûr diveza.
Kleshit età, korolher ha korolherezed,
Dre gorol pe dre zançzou eo e vez kalz saotret,
Ar Sùliou hac ar Goûliou, hac e tenher à grenn
A Zoue ar vuaneghez a heûrt en ifern yèn.
Tec'hit età a vreman dioc'h korol hac hebad;
D'ar Sùliou ha d'ar Goueliou, ha grhit oberou mad,
Evid ma tiarbenhot buaneghez Doue,
Ha na dehot ket d'an ifern da zèvi goude-ze.
Micherourien diboëlhed, truez a gwezo houzoc'h,
Marc'hadourien diskiand, kerçze 'vezo gheneoc'h,
P'en hem welhot eun dervez o tân an iferniou,
Goude beza Sùl saotret, dre wers, prenadurìou.
An hevelep gwa ive a zigwezo gheneoc'h,
C'hwi pere holl gwskoude a dremen e peoc'h
Ar Sùliou hac ar Gouelìou o c'hoari, o vale,
O vesvi, o c'hadouna, o labouçzeta ive.
Rac gadouna, laboura, labouçzeta, mesvi, etc.,
Da Sùl zo holl diffenhet, dindan boan da zèvi,
Nep a zisprich an urz-ze deùet dehomp eus an éenvou,
A ranko goude'-r maro leski en ifernou.

*N.* Bezhit età, kristenen,
Sentus oc'h al lezen,
A ro urz da bep-uan
Da ghemher d'ar Sùl chan
N'en hem lakhit ket e mâr,
Da z'houzaon kalz a c'hlac'har,
Her bed-hall goude-r maro,
Dre galz a boanhiou garo.
Rac neûse hep mâr hebed,
E vezo kalz gloazet
Nep en devezo maniet,
Koulz e kalz c'hoariet,

D'ar Suliou ha d'er Goueliou,
Evid dastum kalz madou.
  Korolher ha labourer,
Marc'hadour ha mesvier,
Rederic d'an hebatou,
Kerzeric d'er c'hoariou:
  Gwinaër, ruilher boulou,
C'hoarier ar c'hilhou,
E-pâd an offiçzou,
Ho phet haoün rac ifernou
  Leverhomp e ber gomzou,
Nep e vank d'an offiçzou,
Sûl, Gouel a benn kreizon,
Ho d'ho ifern evid prison.

*K.* An holl ho deus da zional oc'h saotrerez, Sabbad,
Ha c'hoand bras ham eus rei, war-ze c'hoas eur flipad,
D'er graghez re haketus da labourat da Sûl,
Sand Grègor, an arc'heskop, a roi dezho kuzul.
  En he amzer, hemezhan, eur c'hrec re douelbet,
Gand he labour d'ar Sûliou, a houe stard kasuzet,
Rac eur Sûlvez o veza tamouezet, great toas,
Doue hen nozvez-se kempred stard bras he c'hastizas.
  A-veac'h e zoa lakeat he zoas e gò gaihi,
Ma teuas eur boan kounharet en he breac'h dizhi,
Hoghen poan ken dilouzou na rea nemed garma,
Rac he droug a hioa braçzoc'h eghed goutou kriçza.
  'Vid ho lamet a boan hac en hem barea,
Dre guzul eun den santel e rankas daouluia,
E-pâd an nos ben ilis ha derc'hel etretand,
Eur piled en he daoüern dirac er Sakramand.
  Hevel-ze e teû Doue da gastiza bepred,
Her bed-hall pe her bed-man nep ho deûs Sûl saotret;
Hevel-ze c'hoas e trastas gwechall eur plac'h ar bed,
Hac a lakea bep Sûlvez kalz a dud da redet.
  Evid eur gounit mezus, he talc'he bep Sûlvez
Hen drô d'he zy c'hoariou ha sounherien ivez;
Pelhât a rea her ghis-ze holl dioc'h servich Doue,
Hac he tenhe d'he c'hichen yaouank ha kôz ive.
  E-pâd ma zoa he sachen kârghet ha leûa a dud
Ilis a hioa dilezet hac he soterion mud,
Holl e redet d'an hebad, d'an dançz ha d'ar c'hoariou,
Hoghen Doue hac he Ilis a reuke meur habiou
  Doue evid diarben gwal voaçziou kên direiz,
A gavas mad eun dervez rei eur skouer d'an dud keiz;
E-pâd m'hoa e gèr welha an holl ho c'hebata,
E c'hoarvezas gwal darvoud gand ar c'hrec direür-mâ.
  Eun horel gand Doue bleinet, tec'het diwar he hend,
A zeûas betec henhi o stokas stard he dend;

Ker stard ma ho bruzunas koulz hac he fenn ive,
Ha dindan teol ker kaled mervel nik a heûre
'Vid na vige ket kredet hoe eun darvoud hep-kèn,
Hoghen eus he bers eun urs 'vid veugi he lezen,
Doue, diaoul e zigaçzes, eun aebeûd goude-vêz,
Evid lakât a damhou korf paour an dizeürez.
An-troops e gwirionez an dud kaôn harbuet,
Hac ar c'horf en he harched o veza klôs lakêt,
Ar veleïen harbuet evid hen douara,
Eur burzud a lakeas e touez holl spound braçza.
Eun diaoul dû hac heuzus, henvel oc'h taro dû,
Hen eun teol en hem gavas hac a ra riucz dioc'h-tû,
Bleje a ra ha skrabat, tourta gand he ghermel,
Ma teû an holl da dec'het, da redet gwel pe wel,
O veza etá deûet mail en dachen vrezel,
Peb-unan o vea spountet, en hem denhet e bell;
En hem laka da rudha harched an dizeürez,
A dachou korn he troad buan her laka her mæz
Neûse gand he bivinou, he zend, kerniel heuzus,
He tispenhas ar c'horf-ze, hen eun doare skrijus,
An holl o vea spouronet dre eun dra ker marzus,
En hem laka da lênva, da bedi stard Jesus
Nan evid an dizeurez pini a welhent sklær,
Ne halhe ghedal pelhoc'h kên-tra digand barner,
Nemed gwal lurbadelez ha niver bras poanhiou;
Delhezet hep mâr dizhi evid he fec'hejou.
Pedi a rejhont etá Jesus-Krist d'ho miret
Dioc'h seûrd gwalheur ho-unan, dioc'h maro milhighet,
Ha da rei ar c'hraçz dezho na deûjhent birwiken
Da zaotra deiçziou Doue, da derhi he lezen.
Cbetu haze, ô kristen! petra dlhit ho-c'hunan
De c'houlen digand Doue e-pâd er vuhez-man;
Graçz n'a deûhot birwiken da zaotra he Sûliou,
Ne da derlu he lezen e nep seûrd emzeriou.

---

# NAONTECVED KAN.

## PEVARE GWRC'HEMEN DOUE.

*K*. Ar bederved gwrc'hemen zo bet gand Doue roet,
Evid lakât gwir reizen e-toüez holl dud ar bed;
D'ar vugale ho kemen kaout evid tad ha mam
Eun hazaoüez ar vraçza evid beza dinam.
D'ar vitiçzien he lavar senti oc'h mestr, mestrez,
D'an heil rum ha dleghile he c'hourc'hemen ivez
Senti houtho, ho c'haret hac ober mad dezho
E pep amzer hac habec, daoust petra' c'hoarvezo.
Urza' ra d'ar re hizel, oc'h ar re huel senti,
Ha d'an holl, bras ha bian, douja kalz ho mistri
Her pez a sell oc'h ene koulz hac oc'h traou ar bed
Rac a-nès-za ne houfe beza urz-vad hebed.
Guelhomp-tà war ghememan petr'ho deus da ober
Bugale, plac'h ha mevel, tud hentre ha dister;
Pe seûrd hazaoüez c'hoas ha dlehomp-holl da gaoüet,
Evid nep a-ziouzhomp hen deveus Doue laket.
D'an divez n'hi lavaro eur gomz benac ive
War dlead tadou ha mamou e kever bugale,
Ha war' pez a dle c'hoas an heil pried d'heghile;
Ar re huel d'ar re luzel, bras d'ar re vian goude.
1°. An holl vugale kristen ha pa vhent deût en hoad,
A dle pep sentidighez d'ho mam koulz ha d'ho zad,
Sentidighez deread a bim e kaver
Skoüer kaër roet gand tad Jacob hen he ghenta amzer.
Rac o veza c'hoas yaouank he tremenas buan
Eus a Ganân da Siri da gaout he heontr Laban,
Evid heûreûgi henon ha kemheret grec-vad,

Hervez ma zoa kuzuhet gand he vam hac he dad.
Joseph a ro skouer ive a zo d'ar vugale,
O vont da glask he vreûdeur bac o vout hep dale;
Daoust ma zoa riskl evithan o vont d'he ghevridi,
War gher he dad e kerzas da ober anezhi.
Evel-ze'n holl vugale a dle beza tear,
Da zelaou tadou, mamou, da ober ho lavar,
E pep-tra e tlehont senti, heme an Abostol,
Evid plijout da Zoue ha miret d'en hem goll
E pep-tra a lavaran, nemed da viana,
Gwrc'hemen a rabent dezho, henep urs Doue eun dra,
Rac neûse' tlehont lavaret evel sand Per gwec'h-hall,
En ho raoe hema Doue, tad ha mam hamparfal.
Ho skoria a dlehont ato, e darvoud, e kozni,
Evel bugale Noë, ho zad, e mezventi,
Evel Izac, Abraham, ho toughen an Aoter,
Daoust ma the mervel warnhi, war benn nebeûd amzer.
Ober tear ho lavarou hep an disterha reac'h,
Senti houtho kalounec, hep hanken hac hep neac'h,
Goulen atao ho c'husul, heûlia ho lioulou,
Hac hep dont da hankema morçze ho c'halounnu.
Hervez ar fur Salomon, pep bughel zo pedet
Da selaou ar c'hentelhiou eus he dndou bepred,
Ha da heûlia anezho e pep hoad hac amzer,
O koûna stard haliez en hirvoud he vam gher.
E tad ha mam eur bughel a dle hez henvori,
Oc'h hen ober he tenho an holl d'he henori;
D'he dad, d'he vam e raïo plijadur ar vraçza,
Hac ho holl hecebourien dindan dreid a laka
Ne dlehont netra kemheret morçze divar ho c'houst,
Hac habars netra gwestla he tlehont, kousto pe goust,
Goulen kuzul digatho hac he heulia bepred,
Dreist pep-tra pa vez kelou da veza demezet.
Lealded ar vugale e kever ho zudon,
A dle atao ho doughen da serha ho ghenou
Kentuc'h eghed lavaret morçze eun dister gher
A helfe ho hankema, n'a poan dezho ober
En ho hirçziou, doareou, kouiz hac en ho c'homzou,
He tlehont kalz ive dional d'ober poan d'ho zudou;
Ho doareou kouiz ha komzou a dle ben kên hetus,
Na helfhent morçze dreizho kaout leac'h beza rec'hus.
Henorhit-tà, bugale, ho tadou, ho mamhou,
Henorhit kalz hanezho dre goms hac oberou;
Ha daoust pe-ghen diez-vezo kaout houtho da ober,
Na venhit, na lavarhit dezho morçze gwal c'her.
Gwal-c'her da dad lavaret a denn malhos Doue,
Neûs-lall da vam diskouezet, her gra siouas ive;
Hoghen taohou roet dezho pe buntadou zo-kên,

A zellhit beza gwastet e gweled ifern yên.
An hazaouez dishenvel, evid tadou, mamou,
A denn war ar vugale a Zoue ar benhoçziou;
C'honêl-vad a ro dezho ha buhez hir her bed-mâ,
O c'hortos hirbaildez ha chom atao gantha.
Bremau evid diarben eur gwal kên dizeur,
Evel ma ve ar malhos a Zoue war grouadur,
Hac evid tenha kemoc'h benhos war bugale,
Deskhomp dezho penaos e torher lezen Doue.
E torher, me a lavar, pederved gwrc'hemen,
Pini d'an holl vugale habers Doue a ghemhen
Senti ha kaout hazaoüez evid ho zad, ho mam,
Ha beza hed ho buez en habec-zo dinam.
*N.* Beza disent oc'h tad, oc'h mam hepkên,
Eo terhi a Zoue pederved gwrc'hemen,
Hac a hee'hed en hem ober kablus,
Pa na leverhont ober traou gwallius:
Pa na ghemhen tad ha mam d'ho bugale
Ober hen-tû-hall d'ho galhounieghe;
Ober traou re ziez henep lealded,
Traou hen tû-hall d'ho nerz, traou re galed,
Traou a henep al lezenhou a Zoue,
Hac a henep re ar goustianez ivo.
War digarez ma zeo nebeûd a dra,
Ar pêz a zeû tad ha mam da urza,
Chom hep senti houtho war ghemend-ze,
Ha dre zispris eus ar Gwrc'hemen-ze
A zo c'hoas ive beza re gablus,
Hac hep mâr c'hoas beza re bec'hedus.
Ar vugale a bec'h c'hoas ive
A henep pevâre gwrc'hemen Doue,
Pa na zoujhont nac ho mam nac ho zad,
Nac ar re a zalc'h leac'h dezho a dad;
Pa gomzhont c'hoas houtho diwar fea,
Dre gomzou balc'h, garo, neûçziou ar falha,
Oc'h en hem lakat e kounhar houtho,
Oc'h ober kalz-hall a ormideu dezho,
Oc'h ho goapât, oc'h ho c'hakeial,
A drên ho c'heîn pe dirazho ractal.
Ho disprijout hepkên en ho c'halon,
Abalamour m'hint diforc'h, n'hint ket héon,
Abalamour d'an techou fall ho deûs,
Abalamour m'hint disisk ha dineuz;
Ho hegazi kalz re war ghemend-za,
Ho lakât da hoûela, da douet Doue,
Dre ma rear re a hanken dezho,
Oc'h ober re a c'hoap anezho,
A zo ato pec'hejou re c'hrevus,

Dirac Doue hac an dud re gaçzaüs.
Kaçzât ho zadou, ho mamhou iva,
A zo eun torfed bras d'ar vugale;
Ho disprijont, selhet houtho a dreûs,
Kaout evitho kalz hazreac'h hac hep keus,
Evid beza diskarghet anezho,
Ha gallout perc'henha buan ho mado,
Pe abalamour ma kastizhont re,
C'hoantât e teûfe maro dezhe,
Hac ar pez a zo d'an divez houaçza,
Rei mestaolhou dezho hac ho c'hanha,
Sevel hepkèn an dourn war dad pe vam;
Dre c'hin, ho boutha, ne ket zo-kèn dinam;
Kemhend-ze holl a ra kablus bugale,
A henep pederved gwrc'hemen Doue.
Ar vugale ne d'hint ket dibeac'h
Pa westlhont monet e nep seùrd leac'h,
Pe ober eun dra benhac a vras,
A henep aeno ho zad pe ho mam gheas,
Ha pa na c'houlenhont ket ho haçzand,
Hahars rei pe ho gher, pe arc'hand;
Pa zehont an despet dezho d'ar strolhou,
D'ar pardoumou, dançzou hac hebatou;
Pa zarempredhont, hep goulen ho c'huzul,
Ar gwal strolhou d'ar pemdez pe d'ar sùl,
Ha dreist-pep tra, ar strolhou nôz divoaa,
E pere ne halher beza hep noâs,
Hep en hem lakât e tail da bec'hi,
Hac hahez sionas d'en hem zaoni.
Laeres diwar goust eur vam hac eun tad,
A zo pell dioc'h beza eun ober mad,
Eur gwal eo an heuzuçza,
Hac a zelhit gwastadur ar vraçza.
Bugale a zilez ho zad, ho mam,
A zo iva pell dioc'h beza dinam,
P'ho dilezhont en ho graou pemdiçziec,
O tnac'h dezho-zo-kèn eur gwenhee,
Evid ho skora en ho hezomou,
Hac ho skoaçzia en ho holl labouriou;
Ho dilezel kenn en ho faourentez,
En ho c'hlènvejou, en ho diènez,
Chom hep ho frealzi en ho foanhiou,
Hep ho dinec'ha en ho hankenhiou;
Ho lezel da vervel hep Sakramand,
Nac hep sevem mad ho zestamand;
Goude ho maro ho hankounac'hât,
Hep ober evitho peden, na lakât;
Nac'h, ha chom goude hep paca he dleou,

Evid bugale a zo gwal oberou,
Pera a zelbit beza kastizet;
Evitho bugale a vezo gwastet,
Habred pe zivezad her bed-man,
Pe her bed-hall goude ho zremenvan:
Mont a rehomp da welet sklear kemend-ze,
Dre ar skoueriou a rohimp haman goude.

*K* E pep amzer bugale disent, dibalamour,
E kever tadou, mamhou didruez ha dizaoûr,
A zo bet ato gwastet, kastizet didruez,
Ar Skritur ha danevel her lavar dehomp haliez.
Nep, bema Zoua, her Skritur, tad ha mam a skoïo,
Evel an nep warnezho ha valhos a daolo,
A dla beza holl barnet d'ar maro hep truez,
Ha gand he holl c'hoad paea eun ober kên divêz.
Map d'he dad a lavaro, malhos, gher ken nnazus;
Merc'h a c'hlac'haro eur vam dre gomzou begazus,
A vo moughet ho c'hleûseul e kreiz tènvaligen,
Tanva a rankhint ato eus a Zoue ar houalen.
Sand Mark, sand Vaze ive, koulz hac an Abostol,
A lavar da bep-unan ha d'ar vugale holl,
Penaos o rei ho malhos d'ho zadou, d'ho mamhoa,
E tiverhahont ho buhez bemdez hac a lamhou.
Hoghen dishênvel eo nep hen deus hazaouez
Evid eun tad hac eur vam o dog he holl vuhez;
Tenha a ra warnezhan holl benhoçziou Doua,
Hasten a ra he vuhez hac ha c'hoaël vad ive.
Merc'h, he zud a vezeka o lezel he gwalha,
A zelhit beza dèvet e beo e tân hoñaçza,
Ne deus nemed ar boan-ze hac a bell he gwalc'hi
Eus a eur fazi ker bras evel m'eo he hini.
Bughel disend ha direiz a dle, heme Zoue,
Beza d'ar barner kaçzet gand tad ha mam ive,
Evid beza diskoûezet o dorojou kear,
Ha rei da c'hout har ghis-se he dorfed ken dispar.
Barner beno her barno d'ar maro hap truez,
Urza a raio lamet diganthan he vuhez
D'an boll e c'houre'hemenho kemheret meïnigou,
Hac ober dezhan mervel dre c'hrisil ho zaohou.
Hevel-ze, heme Zoue, eo e rankhit lamhet
Ar gwal-skouer eua ho toûes gand gwal vugale roet,
Evid lakât da souja ar vugale direol,
Ha lamhet c'hoand digatho da heuha ho fenn-foll.
Bughel a nec'ho eun tad, a hankenio ha vam,
Na hel ket beza neat na dirac Doue dinam;
Tonba a ra a Zoua ar malhos warnezhan,
Her bed-hall pe her bed-man ho vo drastet ganthan.
Eur bughel hep hazaouez ha didruez oc'h he dad,

He-unan gand an amzer a vo kastizet mad ;
He vugale he-unan, habred en hem gargo,
Dio ho zad kôz da beca, war map bet ker garo.
Diwar ho ghein ar hoüalen morçze n'en bam denko,
Hep beza be gastizet, kalafetet c'hoëro,
Hac a leac'h eur feùr daou, warnhan bahez a goüez,
Evid paëa-n- dimeganç great dhe dud en ho buhez.
Lealded Doue a gastis buhez war an doüar,
Eus ar vugale direiz disleadded dispàr,
Goude beza glac'haret ho zad dre vuhez direiz,
He kavbont gwastadurez bac a zeou hac a gleiz
Eus ar bed al lealded en hem ghemher houtho,
Ha dre benvec ar Barner e tiskar anezho,
Hevel-ze eur gwal vughel, habred pe divezad,
A ranko paëa'r- boan great d'he vam ha d'he dad.
E pep-brô, a peb amzer a weler kalz skoüeriou,
Eus a gastis ar bed-man war galz bugaleou
Disend, direol ha direiz, e kever tad ha mam,
Rac habred pe zivezad Doue dre-r- bed ho c'hountam.
Eun darn e bac'h a laka, darn hall e galeou,
Da eun darn e ra diskar diwar goüg ho fenhou,
Ha mar ghespern her bed-man, eun darn hall anezho,
E-pàd an hirbadelez her bed-hall ho gwasto.
Evid eta, bugale, distrei gwalen Doue,
Hac evid war ho puhez tenha he drugare,
Ho phet ato hazaoüez hac eur gùir garantez,
'Vid ar re goude Doue ho deus roet deoc'h buhez.
Gwskoude kent peùr-ober penhàd ho tleadou,
Ma fell dign rei deoc'h c'hoas en eur gher pe zaou,
Eun hanroudeghez verhoc'h hac hæçzoc'h da goùna,
Eus ho tlead e kever ho keread her bed-mâ
Da ghenta, ho henori ; d'an heil, kalz ho douja ;
D'an trede, goulen houtho kuzul hac e pep-tra ;
D'ar bevar, senti houtho, hep ho nec'ha morçze,
Hen ober buan ha buan, hac hep nemeùr dale.
D'ar pemped, dont d'ho skoaçzia, kemend a ma c'helher,
Her yec'hed hac her c'hlênved hac ive pho gwalher ;
Ho skora buan ha mibien en ho oll bezomhou,
Mui e kever ho ene eghed c'hoas ho c'horfou.
D'ar c'hoec'hved, he tlhit ive gouzaon ho faziou ;
D'ar seizved, he tlhit ober evitho pedenhou ;
Heulia ive d'an eizved ho skouer-vad, ho vertus,
A ve tra gaër evidoc'h hac ive tra skouerbius
D'an naved, goude maro, he tlhit kaout koùn benho,
I akât pedi bahez ha pedi avitho ;
Ha d'an deeved, seveni ho lmoül diveza,
Gand eul lealded gwirion hac eun hast ar braçza.

---

## Ar Vitiçzien hac ho Dleadou.

*K.* Dleadou ar vitiçzien e kever ho mistri
A zo hénvel mad ive oc'h dlead bughel a dy;
Karet a dlehont ho mistri, beme an Abostol,
Evel ho zud bugale, dindan boan d'en hem goll.
Mevel, matez, hemezhan, a dle atao senti,
Gand pep heônder a galon oc'h mestrezed, mistri;
Haoûn a dlehont da gaout ato dezho da zieta,
Evel d'ar C'hrist e-unan, e pep leac'h, e pep tra.
Kéela a dlehont anezho her gohân evel hen bân,
A dre kein, e guel lagad evel Doue he-unan,
Nan evid beza hetus, delliezoui ho grâd-vad,
Hoghen evid delliezout hini Doue ho Zad.
Keela a dlehont a galon hac a galon c'hoëka,
Hoghen kend evid Doue, 'ghed 'vid mistri-'r bed-mâ,
O c'hout e tuio Doue hen éen da zic'haoui
Ar mad a vezo great war douar gand pep hini.
Senti a dlehont oc'h mistri atao hac e pep tra,
Nemed goulen a rafhent iligatlin diana,
Tra a henep an henor, ar vertus, lealded;
Rac evid plac'h n'a mevel, n'eus neuse dlead hebed.
Mitiçzieu a dle beza atao leûn a furnez,
Ha dre heno he teuhint a Zine ar vadelez;
Leal e tlehont beza ive e pep-tra d'ho mistri,
Dindan boan beza kablus, zo-kên en hem zaoni.
Difen a dlehont ho madôu hac ho miret oc'h laër,
Pell dioc'h an tû dioutho derc'hel gwenhec, diner;
War hevez he tlehont beza evid ho miret mad,
Koulz a ma vir gwir bughel madou he-vam, he dad.
Gwir vevel ha gwir vatez a dle bea gwir hale'hoëz,
Evid miret, kenderc'hel, madou mestr ha mestrez;
Na helhont e nep doare tuât an dister dra,
Nac evitho ho-unan, nagnon, kerend neçza.
Ha pa ve-zo-kên eur mestr houtho dizanaoudec,
Ze ne ve ket evitho digarez, gwir habec,
Evid en hem zic'haoûi diwar goust he zonvez;
N'helhont nac he saouzani nac ive he laerez.
Lealded ar vitiçzien a denn grqd-vad Doue,
Ha warnezho ho-unan, war ho mistri ive;
Testou mad a ghemend-ze, gwir destou ha dinam,
A wiler e mitiçzien Putiphar, Abraham.
Mevel kenta Abraham, mevel bras en he dy,
Atao gand kalz lealded a rea pep kevridi,
E kemend holl o rea, mad he vestr o glaske,
Ha Doue a roe he venhos d'an heil ha d'hegîile.

Lealded Joseb ive e kever Putiphar,
Ha d'an heil ha d'heguila a ro eür-vad dispâr,
Grâd-vad mestr war ar mevel a denn he lealded,
Hac an heil hac heghile gand Doue zo benhighet.
Putiphar a wel bemdez he zanvez o kreski,
Dre an haked a Joseb da vleina mad e dy,
Ha Doue a skuil war Joseb kemend a vadelez,
Ma teû da veza sonden heil penn rouantelez.
Jacob o veza mevel a ty Laban ive,
A ra disken warnezhan mil ha mil benhos Doue.
He lealded d'ha ghéela a ra bemdez kreski
Ha vadou hac he zanvez hac her meas hac hen ty.
Ar Spered-Glân he-unan a lavar he skigno
War mavel ha war matez pere leal a ghéelo,
Pep-eür-vad ha madelez, hac he chomo gatho
Evid ho c'héela ive he-unan-penn d'he drô.
Mitiçzien a dle douja atao e pep-amzer,
Ho mistri, ho mestrezed, hep rei dezho gwal-c'her;
Ho c'héela gand karantez, hep dont d'ho hankenia,
Hep ober dezho poan na neac'h an disterha.
Mitiçzien a zo hamzend, rendaëlus divergond,
'Vel ar ra ro gwal-skouerius, e grâ pe pa gomzhont,
A dle beza kuit kaçzet, daoust a ma vent war vâr,
Evel gwech-hall ma reas Sara d'he flac'h Agar.
Mar dhint habec a bec'hed a tiez ho mistri,
Na helher ket marc'hata d'ho saol her meas an ty;
Grâd-vad Doue a zo gwelhoc'h da vestr ha da vestrez,
Eghed mevel na matez, daoust d'ho holl madelez.
Mevel, matez didalvez a vo eun deiz gwastet;
Ar vitiçzien heveçziec a vezo holl goprêt;
Evid-tâ kaout garhedon ha diarben kastis,
War dleadou mitiçzien selaouhomp an divis.
Guelhomp, ma lavar bremâ, pera eo pec'hejou
Eur mevel hac eur vatez dre habec d'ho mestrou,
Ha penaos en hem c'hrehont kablus en habec-ze,
A henep ar gwrc'hemen pevare a Zoue.

*N.* Ar vitiçzien konlz hac ar vugala,
A hec'h henep pevare gwrc'hemen Doue,
Oc'h en hem rec'hi re oc'h ho mistri,
O komz dichec boutho, grounçz, gand rogoni,
O kroza dezho hac oc'h ho flemha,
Oc'h ho goapât, o c'hober warnezho fea,
Pa vezhont disend oc'h mestr ha mestrez,
Hep goulen digatho traou re ziez;
Pa na c'hwrc'hemenhont dezho ober,
Netra hebed dreist ho ners, re bounher,
Netra a henep gwrc'hemenhou Doue,
Nac ho lakafe d'ho zerhi dre-ze.

O veza disleal d'ho mestr ha mestrez,
O koll amzer hen didaloudeghez,
O vutunı pe o c'hoarielha,
O selhet-zo-kên re en drô dezhâ,
Evid guelet, klevet kemend a dremen,
Ha ghervel an dremenidı d'he ghichen,
Evid gallout gatho dianevelha
Ha dont da wal vruda hounhez pe hemâ,
E-leac'h poanhia hac ober mad ho labour,
E gwir libourer ha gwir micherour.
Pa vezhont lakeat da ziodal eun dra,
Lezel anezhan da vont da golha,
'Vel a ra ar re a lakear da veçza,
Pa lezhont haneval da zrelachia,
Hac e-leac'h he serc'hel mad war ar grizen,
P'her lezhont da zebri hed pe velchen:
Da vont da vreçza re an douarou,
Ha da zismanta an holl drevajou;
Lezel ober gaou oc'h mestr pe vestrez,
A ra kablus atao mevel ha matez.
Eur gwal fazı e ve dezo ivez
Kemheret-tra diwar goust ho danvez,
Nac evitho ho-unan nac 'vid re-hall,
An ober a ve ato eun dra fall,
N'eus fors evid petra nac evid piou,
He c'helfhent ober ar seûrd kevridiou;
Diwar goust ho mistri ne dlehont ket zo-kên
Ober d'ar paour an disterha haluzen,
Hep rei da c'hout d'ho mestr ha d'ho mestrez,
Hep ho haçzand an ober a ve tra divêz,
Tra kablus bras evid ho c'houstiançz,
Ha dirac an dud he ve eur viltançz.
Dreist pep-tra holl, eur mevel hac eur vatez
A dle dioual mad ha lakât hevez
D'en hem walha pe d'en hem zizenori,
Na da vezekât iva ty ho mistri;
Na dlehont morçze nac e nep doare,
Dont da hemban her meas eus an ty-ze
An traou kûz ha mezec henhan harhuet,
Ha kemend-ze dindan boan a bec'hed:
An traou-ze holl a zo grevus bras,
Hac e pep amzer Doue ho c'hastizas;
Kalz skoueriou war ghemend-ze a weler
Roet gand Doue d'ar bed e pep amzer,
Ha mont a rehomp da welet hon-unan
Dre ar pez haman warlerc'h a skrivan.
Habars gwskouda dianevelha
Ar marvailhou kôz hac ar re baota,

Dre bere Doue hen deua kastizet
Eun darn eus ar vituzien direizet,
Dizamand e kever mestr ha mestrez;
Rohomp c'hoas dezho eun tam hanaoudeghez,
E daou-c'her eus ho dleadou hep dervez,
Evid ma talc'hint gwel war ho hevez.
1ª Kéela gand karantez ha lealded,
E-pep-tra ho mistri ha mestrezed,
Hen ober 'vel pa rafhent evid Doue,
Atao, e pep-tra ha bemdez ive.
2ᵉ. Dioual ho danvez hac ho c'hendere'hel,
Ho miret a dost koulz hac eus a bell,
Hespern ho madou, klask ato ho mad,
Hen ober bepred e doare deread.
3ᵉ. Dioüal da rei habec hebed dezho,
Da zont d'en hem glem morçza anezho;
Labourat evid-zo gand lealded,
Heb kemheret korvighel fall hebed.

K. Mar deû Doue da zic'haoui mitiçzien mad ha leal,
Na hell nemed kalz gwana ar re direiz, disleal,
Eur plac'h, eur paotr didalvez, matez, mevel divlas,
A vo gwanet kastizet, a lavar sand Lukas.
Ar vitiçzien heveçziec, grâd-vad mestr a denho,
Hoghen ar re diêvez hep harvar he c'holho;
Mestr he-unan a ghéelo mevel-mad ha feal,
Hoghen stard, stard he fusto, dic'hoand, direiz ha fall.
Oc'h tuol ganthan d'hazeza e lakai mevel-mad,
He basturi a raio e doare deread,
E-leac'h ma tui da vreva hizih an hini
A vezo bet disleal, bounthan o c'heuebi.
Mitiçzien feal heveçziec gand mestr a vo karghet
Da vèra e dièghez, da rei d'an holl ho bnued;
Hoghen ar re direized, disleal ha direolet
A vo lakeat a gostez a c'hoas gwal gastizet.
Hevel-ze e pep amzer ha dre an holl broiou,
Gand Doue eo bet kastizet evel gand an dudou,
Ar vitiçzien dièvez, didalvez ha direol,
Rac dre ho dislealded he zekont ato da goll.
Boutailher roue Pharaon hac ive he varaër,
Daoust pe dre lezerighez, daoust pe hi a hoa laër,
Ha goll ho daou eun dervez grâd-vad roue ho Aotrou,
Hac o veza e kounhar ho lakeas e galenu.
Unan-zo kên anezho a golhas he vuhez,
He benn diwar he c'honzoug a reas koneza hep truez;
Hac o veza d'an divez boc'h eur groas he staghet,
He gorf gand al labouçzed a houe holl dispenhet.
A Semei, ar vituçzien, dre ho dislealded,
Ar braçza gwal warnezho, souden ho deus tenhet,

Rac dre ho dievested e rehont dezhan koll buhez,
Oc'h hen ober dievez oc'h Salomon ivez.
An dizeur bras Giezi, mevel gant Elisea,
A ronkas paëa re gher beza disend hounthâ,
Rac e-leac'h arc'hand, dilhad pere a c'hoanteas rè,
Doue o reas dezhan gwiska saë heüzus goude-ze.
Evid kastiza henhan re vras-c'hoand kaout danvez,
Doue a ra dezhan gwiska eur zañad a lorgnez,
Pini e-pâd he vuhez en hem staghas hounthan,
Evid gwana ar ghevier lavaret da *Naaman.*
Mitiezien Açzuerus, *Bagatam* ha *Tharez*,
A ronkas ive paëa re gher tinuarderez;
Rac goude beza klasket trubardi ho roue,
He houlient ho-unan staghet oc'h ar groug goude-ze.
Mevel-fall-zo doughetoc'h evid ho c'houndou
Eghed evid an danvez na gound he aotrou;
Hac evid-ze he vezo gwastet-mad eun dervez,
Kastizet beter beo, brao, ma na goll he vuhez.
Gand laoskentez he labour bac he ra holl pep-tra;
Ne c'houlen nemed dibri, c'hoari pe chana;
Hoghen he zisleaded koulz hac he laoskentez,
A renko paëa re gher her bed, p'her badelez.
Mar fell deoc'h-tà, mitiezien, beza garhedonet,
E-leac'h beza gand Doue, na mistri kastizet,
Bezhit feal e pep amzer, baketus ha c'hoantec
D'ober mad ho tleadou atao e pep habec.
Her glas-ze c'hwi a denbo warnoc'h benhos Doue,
Hini an holl dud c'hoas hac ho mistri ive;
Hetus he vihot dre heno, laouen en ho poanhiou,
O c'hedal ar gurunen ho kortos hen éenvou.



# HUGHENDVED KAN.

*N.* Her penbad-mà nhi a welo penn-da-benn
Dleadou mestr ha mestrez e kever mitiçzien,
Ha re an tadou ha mamhou ive,
Evid ober mad oc'h ho bugale;
Goude nhi a zisklerio an dleadou
Ho deus bentrezho an holl briejou,
Hac hen divez e tisklerhimp c'hoas
Dleadou re vian e kever re vras;
Dleadou re vras en hem gavo goude,
E kever an holl re vian ive.

*K.* Bugale ha mitiçzien ho deus kalz dleadou,
Evel m'hon'eus hên guelet, e kever mestr, tadou;
Hoghen ar reman ive ho deus o dleadou
E kever ho mitiçzien hac ho bugaleou.
Leverhomp età baman daou c'her war dleadou
Ar mistri ha mestrezed ha war re an tadou
E kever ho mitiçzien koulz hac ho bugale;
Goude-ze nhi a welo dlead heil 'vid heghile.
Saind Paol hen deus lavaret d'ar mistri, mestrezed
Beza gand ho mitiçzien heun, leûn a lealded,
O c'houd hervad, hemezhan, ho deus eur mestr iva
Hazezet a-zihouto war he drôn kaer en êe.
Mistri evel an tadou a dle d'ho mitiçzien
Oc'hpenn skouer-vad, rei dezho kelenhadur gristen:
N'a diehont en ho zy gouzaon na mevel na matez,
Na direizet na direol, na tud a houal-vuhez.
Mestr ha mestrez, hemezhan, a ne brederihont ket
Mad ho mevel, ho matez, a dle bea kemheret
'Vid diskredic, hugunaod, heritic ha disleal,
Hen-tu-hall da ghemend-ze, feiz a nac'h a hend-hall.

Prederi mad mitiçzien, a lavar-hên c'hoas,
'Zo evid mestr ha mestrez eun ober-mad ha bras;
Ho mad ho-unan eo, gounid ho bugale,
Rac dre heno he tenhont graçz Doue war diéghé.
Mitiçzien mad en eun ty a deun benhos henhan,
Koulz a ma reas tad Jacob gwech-hall e ty Laban:
Ho mad, ho gounid, eo kelen mad mitiçzien,
Rei d'heo gwir hanaoudeghez eus al lezen gristen.
Mevel he matez dizisk e kever lezen Doue,
A vo e ty ho mistri dismantr bras hep dale:
Ar vugale a zoughint da bep droug eveldho,
Hen hisfound ar gwal dechou he vhint treinet gatho.
Ret eo eta prederi mad he holl mitiçzien,
Rei dezho hanaoudeghez eus al lezen gristen,
Ho deski, ho c'hentelhia, dreizhan pe dre re hall;
Mestr n'har gre hên devezo dirac Doue kelou-fall.
An tad kóz Job a dléfé beza d'an holl mistri
E kever ho mitiçzien gwir skouer ha gwir hali;
Eveldhan kalz madelez a dlehont holl da ziskoñez
Evid ho holl mitiçzien hac hen ty hac her mæz.
Ma na garhan, hemezhan, selaeu mevel, matez,
Pa gredhont kaout leac'h 'hem glem, eus ho mestr, ho mestrez;
Ma na ran d'heo lealded gand pep seûrd madelez,
He zhoun kablus dre heno ha kablus bras ivez.
Rac eun dervez a zeuio, pa zui Doue d'hom barna,
Petra'rin-me va-unan, o vea daëlet ganthâ?
Eus va buhez pa c'houlenho habec diganhên-me,
Petra hellign lavaret dezhan war an dra-ze?
An nep hen deus va c'hrouet, va great e kof maoüez,
Hen deus hep-mâr great ive va mevel, va matez;
Ma na d'houn dehan damantus, ma n'her selaouhan ket,
Doue n'hem selaouo ive, hember, hep mâr hebed.
Evel-ze, mestr ha mestrez a dle kaout hazaouez,
Ha kalz madelez ato evid mevel, matez,
Evid eun deiz delhezout bea mad gand Doue klevet,
Pa rankhint mont dirazhan evid beza barnet.
N'a dlehont skei gatho morçze evid ho fistiga,
Nac ho gourdrous direizet evid re o nec'ha;
Ne dlehont morçze nac'h houtho, nac ho gobr nac ho faë;
Ret e ve he rei dezho kerkeud hac habardae.
Ne dlehont goulen digatho hen-tû-hall d'ho ghaloud,
Na tra fall na pec'hedus, tra hebed didalvoud;
Na dlehont morçze ho lezel e didaloudeghez,
Hoghen atao ho derc'hel prederiet mad bemdez.
Mitiçzien ra dibreder koulz a tud didalvez,
A vezo souden doughet da bep falhagriez,
Rac an didaloudeghez eo mamen gwal dechou:
Dén didalvez a gouezo e pep-seûrd pec'hejou.

Hoghen ma na dle mistri lezel ho mitiçzien
Re dibreder, didalvez, na dilabour zo-kèn,
Ho deus ive da zioual da sout re d'ho samha,
Hep lezel gatho morçze hamzer da ehana.
Ar Sùliou hae ar Goûeliou o veza deiçziou ehan
D'an holl dud gwre'hemenhet ho gand Doue he unan,
Mestr bebed na dle goulen digand mevel, matez,
Oberia ben deiz-se evel ma ra bemdez
Qemend ho deus da ober, mitiçzien hep Sûlvez,
Koulz a pep kristen ivez a gâr silvidighez,
Eo boeta mad al loened, ober tra ret hepkèn,
Miret oc'h gwal d'ho mistri, ha mont d'an oferen.
Mistri-tà a dle lezel gand ho holl mitiçzien
Hamzer da ghéela Doue da Zûl e gwir gristen,
Da vont d'ar ghelenhadur ha d'an oll offiçzou,
Hatiez da Sakramanti, d'ober ho fedenhou.
Mistri, ho holl mitiçzien a dle skoaçzia bepred,
Pep skôr-vad a dlehont dezho, a yec'hed, e klênved;
Eur boûed bepred deread dioc'h ho labour ha stad;
Eur vagadurez nerzus, talvoudec d'ho c'hrêoât.
Pa vhent klân, ho damanti zo evito tra-ret;
Klask hep dale louzaouer da drouc'ha ho e'hlênved;
En ho gwelhaëo o hespern, hep re vuhau ho staga
Oc'h labour deon re bounher, gaod haoûn d'ho affeilha.
Leverhomp e berr gomzou penaos eo dleourien
Ar mistri ha mestrezet d'ho flac'hed, mevelien;
Penaos he tlehont taol hevez houtho, ho c'hentcha,
Evid beza direbech o kuitât ar bed-mâ.
Da ghenta, beza leal ha derc'hel-mad d'ho gher,
O rei dezho ho gobrou pa vez deûet an hamzer;
Derc'hel mad ha seveni d'ar pez ho deus gwestlet,
Evid n'ho devo leac'h da ober klem hebed.
D'an eil, e tlehont ho faëa koulz ha devezourien,
D'an divez eus ho blavez, hep dale deiz hep-kên,
Gand haoûn n'ho deffe hezom hac en ho hezombou,
Na deûfhent da guouc'ha ha da ober klemhou.
D'an trede, ho skoazelha atao e pep habec,
Daoust pe hi zo mac'hagnet gand labour pe ghezec;
Ho frealzi a dlehônt en ho holl hankeniou,
E klênved 'wel e yec'hed hac en ho holl doanhiou.
D'ar pevare, o tleont gwana ho mitiçzien,
Hac hep morçze ho lezel da heûlia ho gwal-fenn;
Stard e tlehont ho c'hastiza, mar o deus gwal dechou,
Ho e'hlevet kên a gheizhini heûn hac hep faziou.
D'ar pemped, e'hoas e tlefhent kaout eur gwir garantez
Evid ho holl mitiçzien, daoust pe baotr pe baotrez;
Ober dezho atao gwir dighemer ha mad,
Evel da vreûr ha c'hoar gand mignouniach-vad.

Goude beza her ghis-ze ho c'haret, kentelhiet,
Mar bezhont ato direiz, falhagr ha gwal dechet,
E tlehont hep dale kamed war al lann ho leûskel,
Her meas ho zy ho lakât hac ho c'haçz pell ha pell.
Chetu haze dleadou mistri ha mestrezed
E kever ho mitiçzien e yec'hed, e klênved;
Guelhomp, habars peûr ober, penaos he vhent kablus
O tilezel eun dlead ho grafe ker fazius.

*N.* Mestr ha mestrez a zo ato kablus
Dirac Doue, ho c'houstiançz re bec'hedus,
Pa rohont re a gabesd d'ho mitiçzien,
Ha p'ho lezhont re d'ober ho fenn:
P'ho lezhont da redet an nozveçziou,
E-leac'h ho derc'hel en ho gweleou,
Ha da zarempredi ar gwal strolhou,
E pero ho dougher d'ar gwal dechou.
Mistri a zo kablus ha kablus bras,
Hac hep mâr a bec'hed marvel siouas,
Pa lezhont ho mitizçien da vraga,
Da Zûl, da C'houel bers re da gorolha,
E-leac'h ober dezho mont da glevet
Preseguen, gwsperou hac ofern-bred;
Dreist pep-tra mar ho lezhont da benta
Hostaleriou hac henho da efa
E-pâd ma rên an offiçzou divin,
Eus a c'houde lein koulz a dioc'h mintin.
Lezel re gatho ho c'habesd war ho moñe
Evid mont d'an hebatou hen deiçziou-zo,
Da zarempredi re ar yaouankizou,
Evel ober e kôz lêz d'ar merc'hejou,
Chom en eur gher hep beilha warnezho,
Hep gout gand piou e zehont, piou a vez gatho,
Gouzaon e teûfhent d'ar ghear re divezad,
Hahez mezo, ha gand ho gwal gorfad,
A ra eur mestr hac eur vestrez ker kablus,
Ha pa vhent ho-unan e ze gwal skouerius.
Mistri ha mestrezed a zo re gablus,
Kablus zo-kên eus a bec'hed grevus,
Pa glevhont hep tamhal mafêz pe mevel,
O tont da goueza en eur pec'hed marvel;
P'ho guelhont o koms hac o touet Doue;
Tevel ha chom hep gourdrous war an dra-ze,
Dreist pep-tra p'ho c'hlevhont o lavaret
Komzou gadal, komzou lik ha divezed;
Chom en habec-ze hep stard ho gourdrous,
Hep ober vân, war digarez bea didrous,
Ho grafe ato ker kablus dirac Doue,
A pa rafhent ho-unan ar pec'hed-ze.

Mestr ha mestrez hac a wel o hoñal skoueria
Ho mevel, ho matez hen eun dra pe dra,
Hac e-leac'h gourdrous a zen da vuda,
En hem-c'hra kablus a bec'hed ar braça;
Pa weler mitiçzien o rei skouer-fall,
E rênker hep dale gourdrous ha tamhal,
Ha ma na gherhont en hem disober,
War al lann buan ho leûskel a ranker,
Dindan boan da goll gatho tud he dy,
Dont gatho hac evelthe da bec'hi.
Pec'hed bras eo da vestr ha da vestrez
Derc'hel pell ar seûrd tud-ze en ho ziez;
Ho derc'hel war digarez m'hint talvoudec,
Mad da labourat hac ive gweçziec;
Ho derc'hel dre zoujancz ha piçzoni,
A ve pec'hed marvel da bep hini,
Rac dre heno en hem lakafhent hep mâr
En habec koll kalz eneou, eur c'holl dispar,
Ar pez a ve eur bâr hoñaçzoc'h evitho
Eghed pep koll-hall, o tioueret anezho.
Da Sûl prederia ro ar vitiçzien,
Dre-ze ho distrei dioc'h ober, oferen,
Ho c'haçz da ober kalz a ghevrediou,
Pe da ober a hen-hall labouriou
Pere ho distrô dioc'h ho dleadou
E kever Doue ho c'henta Mestr hac Aotrou;
Dinac'h dezho amzer mont da govez,
Da dostât oc'h Sakramandchou hahez;
Ho frederia kemend ha kemend,
Na helfhent ket zo-kên, ha na diçzhent
Nac chana hen nôz, na mad konsket,
Na kaout amzer deread da zikri boued,
A ra kalz kablus ar vistri kristen
Henep Doue hac he bevare gwre'hemen
Hoghen, mestr, mestrez a zo kalz kabluçzoc'h,
Pa pec'hi a rehont e doare gresuçzoc'h,
Pa zeuhont ho-unan dre ho buaneghez
Da hegazi kemend, mevel ha matiz,
M'ho lakehont ive d'en hem gounhari,
Hac eveld'ho da doûhet ha da bec'hi;
Fazi ar mistri a zo dreist holl faziou,
Pa rohont d'ho mitiçzien gwal skouerioù,
Pa ho doughont d'an droug ha d'ar pec'hed,
E-leac'h ho hala d'ar mad ha bepred,
P'ho doughunt da ober gaou oc'h an hentez,
Da goueza e pec'hed a lighentez:
Ar seûrd faziou haberz mestr ha mestrez,
A zo evitho eur gwir daomdighez.

Ne d'hint ket gwskoule dinam ive,
Pa houzhont a ve hep deskadure
Ho mitiçzien koulz hac holl dud o zy,
Pa n'ho desklont, pe pa na rehont ho deski;
En habec-ze, eur mestr hac eur vestrez
Ne halbont ober ho silvidighez
Hep dont da ghelenha ha da ghentelbia
Ho mitiçzien vras koulz hac ar re vianha:
Da zeski pe da lakât deski dezho
Misteriou bras ar feiz, ho c'hreançzo;
Gwrc'hemenhou Doue ha re an Ilis,
Ha kemend a c'houlen digbenekomp ar Fris,
Kemend a renker da c'hout evid pedi mad,
Ha Sakramanti e doare deread:
Mistri dibalamour war an traou-ze holl,
En hem laka hep mâr e tail d'en hem goll.
Ne helbont beza a grâd-vad ho Doue,
Nemed pa rênhont mad ho zud ive,
O veza baketus d'ho c'hentelbia,
Pa houzhont hint dizisk ha dreist pep-tra,
E kever dleadou ho silvidighez,
E kever Doue, ho religion ivez:
Hoghen war an traou-man pa ghelenhont,
Ha diwar benn fazi pa c'hourdrouzhont,
Mistri a dle beza leûn a vadelez,
O tiskouez d'ho mitiçzien pep karantez;
Rac o tont da flemha re anezho,
Ho lakehont re e kaçzoum houtho;
Hallez zo kên da vont e kalz koulhar,
Ar pêz a ve pec'hed marvel hep mâr,
Hac evid mitiçzien hac evid mistri,
Ar pez a ve atao kalz re bec'hi,
A henep pevare gwrc'hemen Doue,
Hac a henep karantez kristen ive.

*K.* Cheta haze, o mistri ha mestrezed kristen,
Ho dleadou e daou-c'her e kever mitiçzien;
Bezhit leal e kemend-ze, haketus d'ho ober,
Ha c'hwi a denho warnoc'h benhos e pep amzer.
Mar kelenhit anezho, mar dalc'hit stard houtho,
Hep mâr war ho tièghez, warnoc'h c'hwi a denho
Pep-eûr-vad ha pep benhos, pep frealzidighez,
Warnoc'h, war ho pugale, war ho tud, tièghez.
Hoghen, mar ho dilezhit hep ho freder mad,
Hep derc'hel mad penn dezho hac hep ho heveçzàt,
C'hwi a denfe buan warnoc'h, war dy ha bugale
Ar gwalhou a heûl ato mitiçzien dizoare.
Hoghen ho koual diveza hac ive ar braçza
A vezo dirac Doue unan an deiçziou-mâ,

Pa renkhot mont dirazan ha beza heno kredt,
Evid niver miliçzien dre ho fazi kolhet.
  Rac dièvested mistri e kever miliçzien,
Ho dieghi d'ho mera, d'ho bleina, d'ho c'helen,
Eo a ra dezho beza direiz peûr-lieçza,
Ha goule ho direisled e tân ifern koueza.
  Hoghen an dièvested eus a vestr ha mestrez,
Ho gra ho unan kablus, ha ker kablus bemdez,
Ma renkhint her lidelez paëa kær dieghi,
Rac dre ho dièvesded e touhont d'en hem zaoni.
  Gwech-ball eur santez vruded, hanvet *D'Ogni*,
Piui, hervez danevel, a helhomp da gredi,
He devoñe disklerïadur deûet dislu eus an ée,
Hac a ra guelet sklear ar wirionez-vras-ze
  Eun dên o veza maro, houe dizhi diskleriet,
Nedo ket her Barados, hoghen gand tud daonat,
Dre ma zoa en he vuhez bet kalz re dièvez
Da ghelen he vitiçzien, da daol houtho hevez
  Chetu haze, kristenhen, gwal-eur mestr ha mestrez,
Pere, hep grik lavaret, a lez mevel, matez
Da veva e gwal vuhez, hep dont d'ho c'hastiza:
Kemherit skoûer diouiho ha grit gwelboc'h bremâ.

N. *Guelhomp breman*
*Dleadou tadou ha mamhou*
*E kever ho bugaleou.*

*K.* An tadou hac ar mamhou a dle d'ho bugale
Hen tu-hall d'ar garantez, ar guzul-vad ive;
Ho c'helen a dlehont bemdez koulz hac ho c'hastiza,
Heveçzàt piou a hentout, piou a deû d'ho henta.
  Evid mad m'en hem denhint a eur garg ker pounher,
Me a ya da rei dezho haman war-ze gwir skouer,
Skouer a helfhent da heûlia atao hac e pep-tra,
Hep rec'ha ho c'houstianç nac haoun da fazia.
  Ar skoûer-ze kên talvoudec ha ker mad da heûlia
Evid kerend ho deveus bugale da vleina,
Eo an tad kôz Tobias, rac ar pêz a lavar
Zo evid an holl gherend eur ghentel-vad, dispâr.
  Chetu hamao ar gheutel a roas Tobias d'he vap,
Kentel an dalvoudeka, kentel diouc'h an dibap,
Hac a dlefe ar gherend hez da hazlavaret
D'ho bugale ho-unan evid beza salvet.
  Va mab, va merc'h, selaoûhit eus ho tad ar voûez
A dle eun tad hac eur vam da lavaret haliez
D'ho bugale e bian koulz a pa vhent deût bras,
Evel d'he vabic penher gwec-hall tad Tobias
  A-vianic hen deskas da souja kalz he Zoue,
Da gaout evithan c'hoas gwir garantez ive;

Da viret mad he lezen, hac ato d'he gheela,
D'en hem sioual a bec'hed epâd buhez ar bed-mâ.
E-bâr he hoad e lavar dezhan ha d'he bried.
Va bugale, hemezhan, karhit Doue bepred,
Ha deskit d'ho pugale he garet ho koude,
Labourat mad evithan hac he ghéela bemde.
Deskhit c'hoas d'ho c'holl ligorz karet al lealded,
Ober halsez haluzen, kaout koûn e Doue bepred;
Meuh he Hano santel eus a greiz ho ene,
Atao hac e pep amzer, e pep habec ive
Eun deiz oc'h en hem gredi tostre mad d'ar maro,
He ra kemen d'he ghever, en he boanhiou garo,
Ho vap penher Tobias, hac he lavar dezhâ.
Klevhit mad ha selaoûhit va luoul, va c'hoand braçza:
Va map, goude va maro lakhit va c'horf her bêz,
Ha karhit ho mam gheas goude e-pâd he buhez;
Dionalhit d'he disprijout, ha na rhit birvikên
Dizhi disterha poan, neac'h, n'a morçze hanken.
Ho phet koûn-mad he deveus evidoc'h gouzanvet
Kalz hanken, kalz benkreçziou habars ma houac'h ganet;
Gand he leas he deus goude ho maghet, ho savet,
Hac e-tail koll he buhez dioc'h droug ho tionalhet.
Kemend ze holl a c'houien digheneoc'h hazaoûez,
Evid ho mam kalz doujançz ha kalz a garantez.
Doujhit eta anezhi e-pâd buhez, ha goude
Lakhit-hi da chana her bêz hem c'hever-me.
Va map, ho phet koûn nez e-pâd ho puhez bemdez
Eus an Aotrou ho Toue hac eus he vadelez;
Dionalhit mad da hec'hi, da derhi he lezen;
Mirhit oc'h dislealded, bezhit leal da viken
Mar bezhit ato leal, heûn, distag dioc'h pep-tra,
Ho c'hoberou a vezo eus ar re heuruçza,
Hac evidoc'h ho c'hunan hac evid pep dên-hall
A zalc'h mad d'al lealded, a gaçza tra disleal.
Grhit ar vad gand ho tanvez hep en hem bankenia,
Ha d'ar paour grhit haluzen hep distrei dihounthâ,
Nac ho tremm nac ho lagad, dalc'hit-ho-holl laouen,
Ma c'helho ato Doue trei bouzoc'h sell ha penn.
Pho pezo kalz a zanvez, grhit kalz haluzenhau;
Pa n'ho p'ho nemed nebeûd, bimenhougou:
Na vezhit morçze rec'hus o c'hober halnzen;
Rohit nebeûd eus ho nebeûd ha rohit ato laouen.
Her ghis ze c'hwi a viro war benn deiz bezomhec
Peadra da frealzi ho c'hezomhou mezec;
Rac haluzen, va map-me, a ziarbenn maro,
A belha tensaligen ha pep hanken c'hoëro.
Haluzen dirac Doue zo eun dô talvoudec,
Evid nep he gra ato c'hoêc ha kalz kalounec;

Talvoudekoc'h evithon eghed evid er paoür,
Rac eun dervez he kavo he arc'hand troët hen hoaür.

Hen hem sioualhit c'hoas, va mab, dioc'h lighentez,
Ha na bioulhit morçze plac'h na grec an hentez;
Ho pezhet ato haoun rac skeûd eur seûrd pec'hed,
Ha dioc'h pep likaouerez tec'hit gand kalz haked.

Ho phet kàz oc'h likaouer hac oc'h likaouerez:
Pelhait atao dioutho ha dioc'h pep lighentez;
Ho phet zo-kên a-c'hanoc'h ho-c'hunan disfisiançz,
Evid na goueçzhot morçze her pec'hed a viltançz.

N'eus netra ker kaçzaus evel ar pec'hed lik:
Maro a ro d'an ene, gwalhus bras eo d'ar c'hik;
A Zoue he tenn war eun dêu malhos ha kaçzouni;
Ar bed zo-kên he-unan n'hel miret d'hen daoni.

Ho phet età, va mabic, atao gwir garantez,
Eur garantez ar vraçza hac ar c'hoëka ivez
Evid vertus ar glânded, vertus er vertuçziou,
Hac a ra dirac Doue skeûdus bras eneou.

Pa zuio deoc'h demezi ha kemberet pried,
Ho phet koûn d'he dilenha a lignez-vad bepred;
Klaskhit henhi madelez kentoc'h eghed donvez,
Ha dreist pep-tra ar furnez kend eghed kaerentez.

Bevhit gathi o peoc'h hac e dougançz Doue,
O skoueria, o kentelhia ho tud, ho pugale;
Torfed ar c'hik ne glaskhot nemed gand ho pried,
Hac ato gand kalz furnez hac hep lioul-fall hebed.

Priejou re diboelhet en ho friadelez,
Warnezho buan a denho a Zoue buanheghez;
E-leac'h pa vezhont poelhet ha fûr mad en ho stad,
E tenhont he venhoçziou hac ive pep seûrd mad.

Dioualhit ive, mabic, dioc'h pec'hed roghentez;
Dioualhit oc'h dieghi, oc'h didaloudeghez:
Roghentez a zo gwalhus, dieghi 'zo ive;
Ne gaver nemed gwalhou en heil hac heghile.

Na zalc'hit tû diouzoc'h, morçze gobr travelher;
Robit-hen dezhan hep dalo hac her c'henta amzer:
Gobr labourer, micherour, ne dlear morçze derc'hel,
Eun dlead eo he rei dezhan hac hep dale re bell.

Va map, bezhit heveçziand ha keelhit mad Doue,
Hac en ho c'holl oberou bezhit c'hoas leal ive;
Na rhit morçze d'ho kênvreur ar pez ne garfac'h ket
A ve gand eun-hall great deoc'h e mare hebed.

Robit c'hoas bara da zibri d'an hini hen deus naon,
Ha gand ho tilhad gwiskhit hezomhec hep haoun
Na deûfe deoc'h dienez, rohit ato d'ar beorien,
Kemhend n'ho c'heus ket hezom: rac-ze eo ho leden.

Kemherhit ato kuzul digand dên fûr ha mad,
Ha na zisprijhit morze eun halt deread;

Raulhit leal gand pep-unan, hep hanken, hep gluna,
Morçza gand ar bec'herien, hep dont d'ho c'hinzulia.
  Dreist pep-tra holl, va map-ma, pellahit diuc'h gwal strolhou,
Pere' zo aio habec eus ar hunaçza gwalhou;
Darempredhit atao tud leal hac a skouer-vad;
Pedhit Doue d'ho tiarben atao dioc'h gwal strolhad
  Meûlhit Doue e pep amzer, goulenhit diganthan
Kemhend a hell ho pleina en hend-mad her vuhez-man,
Evid ma tui ho komzou koulz hac ho kamedou
D'ho toughen d'ar badelez, d'he veûli hen éenvou.
  Eun tad, eur vam a ghelen her gius-ze bugale,
Evel Tobias, a denbo wernezhu benhos Doue;
E leac'h ar re ho dilez, dizisk ha dighentel,
Ho devezo kalz hanken ha spound bras o vervel.
  Hen ho buhez, ho bugale a rai dezho kalz neac'h.
Kalz hanken ha kalz doanlnou, kalz henkrez ha kalz reac'h;
Hac o vont dirac Doue en heûr eus ho maro,
Eus ho bras lezireghez ho devo keûs garo.
  E barnedighez Doue he rankhint holl hep mâr
Ober kound piz ha neat eus ho buhez war douar,
Ha beza stard kastizit eus ho diévesied,
E kever ho bugale e-pâd ho buhez her bed
  An tadou hac ar mamou, hema an Abustol,
A renk kelen bugale dindan boan d'en hem goll;
Ho c'hastiza, ho repren eus ho holl faziou,
Dindan boan beza gatho sirinket en ifernou
  Kastizhont-tâ anezho ar stardta ma vo ret,
Rac kastis hac ar houalen a ro furnez bepred;
E-leac'h bughel diseur lezet d'ober he benn,
A raio he vam mezus he c'hargo a hanken.
  Kreski a rai an niver eus an dud diboûlhet,
Eus an dud diseûr, direiz, hac hep tam feiz hebed;
Hac hep dale dên-leal ho guelo o koñeza
E gwalhou, e dismantrou eus ar re heûzuçza.
  Diskhit-tâ ho pugale, tadou, mamhou kristen;
Kelenhit mad anezho, kastizit-ho zo-kén,
Hac e-leac'h ho c'haukenhia, ho toanhia, ho nec'ha,
He rahint deoc'h pep levenez ha d'ho kalon trida.
  Gonde bea ho c'hentelhiet, great mad houtho haman,
C'hwi en hem gavo laouen o vont eus ar bed-man,
O c'hoût ho pezho great mad houtho ho tlead,
Hac hen éenvou e kafhot garhedon an dud vad.
  Leverhomp c'hoas e daou-c'her, evid ho toughen gwel,
Da seveni dléadou e kever pep bughel;
Leverhomp e berr gomzou petr'-ho deus da ober
An tadou hac ar mamou, penaos en hem ghemer.

*N.* 1a. Tad ha mam a dle karet bugale,
Evid Doue hepkên hac hervez Doue,

Ennoc'h evid Doue heghed evitho,
Hac hervez ma c'hourc'hemen dezho.
  2t. He tlehont ho beva, ho gwiska, ho maga,
Rei dezho hervez ho galloud pep-tra,
Ha pa vez deût mare ho demezi,
E tlehont lakât en he renk pep-hini,
  Ha rei dezho nebzo kemend zo led,
Hervez ar renk ho devezho her bed,
Hac hep klask ho zevel nac ho huela,
Dalc'hont-hi, mar ghelhont en ho renk kenta.
  3t. Tad ha mam a dle kelen bugale,
Dreizhan he-unan, pe ma na helfe,
Lakât re-hall da ober hac habred,
Rac an draze a zo eun dlead dreist ret;
  Ret bras evid an tadou ha mamhou,
Ret dreist ret evid ar vugaligou;
Ret evid derc'hel heil rum hac hebên,
War ar gwir hend ha war ar gwir lezen.
  4t. E tlehont heveçzât mad oc'h bugale,
Ober dezho pedi dioc'h nôz ha beûre,
E pep mare d'ober mad ho dleadou,
Ho labouriou koulz ha kevridiou:
  Ho c'haçz a dlehont hep Sûl d'an oferenhou,
D'ar brezeghen, catekis ha gwsperou;
Pa vezhont deût en hoad, ho c'haçz da govez,
Ha da gomunia ive halhez.
  5t. Ho difazia dre gaër, atard avichou,
Hep morçze gwal-c'her hebed her ghenou,
Gwana, kastiza kalz ha pa ve ret,
Ato dre garantez hep kâz hebed·
  Kastiza dre gounhar ha buruneghez,
A ra bunnec nep a waner ivez,
Ha dre-ze gwalhus d'an heil ha d'heghile;
Ne dlehont-tû dre gounhar kastizn morçze.
  6t. Tad ha mam a dle rei d'ho bugale
Atao skouer-vad an heil hac heghile,
Dre ho c'homzou ha dre ho oberou,
Kentoc'h c'hoas eghed dre ho c'hentelhiou·
  Rac lavaret, hep he-unan ober,
Ar pêz digand eun-hall a c'houlenher,
A zo atao menibed dielalvoudus,
Hac evid kelenher kalz pec'hedus.
  7t. Oc'hpen gwana, kelenha, difazia;
Oc'hpen halia d'ar mad, hac ive skoûeria,
Tad ha mam a dle ive kalz pedi,
Hac oc'h Doue evitho hahez en hem drei:
  Hahez he tlehont goulen 'vid ho bugale
Benhoçziou ho Doue hac he drugare,

Ma falvezfe ho c'helenhadurez,
Evid ho derc'hel war hend gwir furnez.
8t. Iaelhont hevez ive, dioualhont bepred
D'ober morçze d'ho bugale kemheret
Stad a vuhez evid pini na vhent ket bet
Gand Doue lakeat her bed nac ive krouet.
Ober dezho treanti e stad a vuhez,
Dre habec m'eus henhi kalz taloudeghez,
A ve evid kerhend eun dra pec'hedus
Dirac Doue ha dirac an dud tra heuzus.
9t. Tad ha mam a dle dioual kalz ive
Da lakât gwarięzi e touez bugale,
O c'hober gwel d'an heil eghed d'heghile,
Mui a stad a heman eghed a henhe.
Karet a dlehont an heil evel heghile,
Ha diskoüez d'an holl hevelep karante:
Lakât hentrezho kemm, daoust peghên nebeûd,
Ha ve lakât ive kalz daël ha breûd.
Hogben e toüez dael ha breûfaerez,
E vez moughet buan ar gwir garantez;
Ar vugale a deû d'en hem yena,
Hac hahez siouas d'en hem ganha.
A-c'hano e c'herhu kalz gwalhou-hall,
Hac hahez ar maro, evel gwech-hall
Etre Kain, Abel, kenta daou vreûr;
Habec deoc'h da zioual, tadou, breûdeûr.

*Guelhomp breman goude lemheman holl,*
*Penaos e teû ar gherend d'en hem goll,*
*Penaos e pec'hont e kever bugale*
*Hac ar bederved gourc'hemen a Zoue.*

Tadou ha mamhou a zo kablus bras,
Ha kablus eus a bec'hed marvel siouas,
Pa na zezkhont habred d'ho bugale
Hanaout, karet ha kéela mad ho Doue;
Pa na rohont pe pa na rehont rei dezho
Hanaoüdeghez-vad eus an holl misterio
Eus ar Feiz, ha kemend zo red da gredi,
Dindan boan d'en hem goll ha d'eu hem zaoni.
A viane e tlehont deski dezho,
Ha kerkend a ma teû skiand henho,
E zeûs eun Doue hen êen ha Krouer a bep-tra,
Pini hen deus ho great koulz hac ar bed-mâ;
Pini a c'harhedon nep her c'hlasko mad,
Hac oc'h he hanaout, her c'héelo deread:
Deskhont ive dezho Mister an Dreinded,
Inkarnation, Dazprenadurez ar bed.
Evel na hell dên hebed beza salvet

Hep gout mad, sklear, ar Misteriou benhighet;
Hep gout pedi ha penaos e peder;
Ho tlehont deski dezho *Kredo* ha *Pater*,
Gourc'hemennou Doue ha re an Ilis,
An Actou a Spi, a Garantez, a Feiz;
Deski dezho, dindan boan a bec'hed,
Ar Sakramandchou a dlehont da ghemeret,
Pe e stad ha pe doare hen ober mad:
Deski da bep unan dleadou he stad;
Kemend-ze holl, dindan boan a bec'hed marvel,
Evid tad ha mam a zeû d'ho dilezel.
Tad ha mam a zo età kalz kablus,
Kablus dirac Doue hac a bec'hed grevus,
Pa chomhont e kever ho bugale
Dinec'h ha re dibreder war an traou-ze,
Hep ho c'hentelhir evel ma ve let,
Ha deski dezho ho c'hreançzou habred:
P'ho lezhont re da ober ho c'hoariou,
E-leac'h ho c'haçz d'ar Sul d'an offiçzou,
E-leac'h ho c'haçz d'an ofern, d'ar c'hatekis,
Ha d'an offiçzou hall eus an Ilis.
Kablus bras eo c'hoas eun tad hac eur vam,
N'hint dirac Doue, na dirac tud dinam,
Pa lakehont gatho bugale da gousket
Habars m'ho deus ho bloas peûr-c'hrét,
Ha goude zo-kén ho fevar bloas ive,
Lakât da gousket en hevelep gwele
Ar baotredigou gand ar plac'hedigou,
A zo atao evitho gwal bec'hejou,
Koulz a pa lezhont teir ho bugale
Hep lakât rei badiziant Ilis dezhe.
Eur pec'hed bras eo evitho ive,
Lezel ho bugale d'ober ho fenn re;
Da redet d'ar Sùliou ha d'ar Gwelhou,
Da vont d'an hebatou, d'ar c'horolhou,
E-leac'h mont d'ar brezeghen, d'an offiçzou;
Ho lezel da henta ar gwal strolhou,
Ha dreist pep-tra da vont d'an nosveçziou,
D'en hem gaout c'hoas paotr ha plac'h e gwal leïou.
Ho lezel her ghis-ze da ober ho fenn
Hep harpa houtho stard hac ho diarben,
A ve evid an holl dadou ha mamhou
Habec re vras da gweza en ifernou.
Stard ha mad e tlehont derc'hel houtho bepred,
D'ho felhât dioc'h tud ha leïou gwal vrûdet,
Evid na dubiot ket da goll dre heno
Ho brûd-vad ho unan nac ho hano;
Hoghen pe gher kablus-ta na dhint ket,

Tadou, mamhou ha kerend direizet,
Pere, e-leac'h rei skouer-vad d'ho bugale,
Ne rohont nemed pep skouer fall dezhe:
E-leac'h gand ar braçza preder ho distrei
Dioc'h ar gwal skouériou hac habec da bec'hi,
A zeù da veza gwal-skouer eviho,
Ha dre-ze d'ho zreina hen ifern gatho.
Kemend-ze holl a herbu gwskoude,
Liez a veach dre fazi tad ha mam ive,
Dre ar gwal gomzou hac ar malloçziou,
A laoskhont warlerc'h ho zud ha hugaleou,
Dre ho ghériou lik hac ho leondoñed,
Koulz a dre ho mesvontiou milighed:
O ilezel ho-unan an ofiçzou,
O veza her c'houlz-se en hostalérinu,
O c'hober ho graou hac ho marc'hajou,
Hac o saôtra her ghis-ze ar Sùliou.
Dreist pep-tra p'ho gueler d'an habardaez
O usrei d'ar ghear ha d'ho zieghez,
Ho c'horf karghet a win, dour en ho boutou,
O dilhad frezet evel stravelghenliou;
Ho dremm mastaret, ho daouern gouliet,
Ho gheuou leùn a gunzou milighet,
Talvoudec d'ober krena ar prèued,
Ar bleiz he-unan koulz hac an holl miled,
Ha goude bea en hend spountet ar bimi,
Ober d'ho zud krena ha gand spound bervi;
Beva, skouerta e doare ken direiz,
He c'hrec, miliçzien, ho vugale gheiz,
A zo beza houaçzoc'h eghed diaoulou,
Hac eveld'ho a zelfit an ifernou.
Tadou ha mamhou a zo c'hoas re gablus,
Ha dirac Doue he zlmt meùrbeil pec'hedus,
Pa rehont d'eur boghel kemheret stad a vuhez
A-henep he veno pe dre zespez:
P'her lakehont hen lis, p'her brialelez,
An desped dezhan ha d'he c'hoanteghez;
He ober ive pried, lean pe leanez,
Heneb he veno, he ioulighez,
A ve he lakat e tail d'en hen goll,
Ker koulz a ma ra tad ha mam ker foll.
D'an divez chom hep kastiza bugale,
P'ho c'hlever, pe p'ho gueler c'hoas ive,
O flemha Doue, pe o c'hober eun droug-hall,
A ve evid tad ha mam eur fazi gwal-fall:
Hoghen, pa c'hourdrouzhont pe pa gastizhont,
Hep trous ha dre gaêr, hen ober a dlehont,
Morçze dre gaçzount na byaneghez,

Nebeûtoc'h dre vestaolou na re henkrez ;
Kastiz ha kentel great gand re a henkrez,
Na da zên, na da netra ne dalvez ;
Mar fel deoc'h età, tadou ha mamou,
E ve talvoudec d'ho pugaleou
Ho kelenhadurez, ho kourdrouzou,
Grbit-hên dre gaer, gand peoc'h en ho kalon,
Grounçz gwskoude 'vid ma senthint gwirion ;
Dre heno e teuhot gwel a bena anezho,
Ha dibec'hoc'h evidoc'h hac evitho

---



# KAN UNAN-WARNUGHEND.

**N. Epad ar penhadic bian-mà,**
**Nhi a ya da brederia,**
**War**
**Dleadou ar priejou ive**
**An heil e kever heghile.**

Haraoc kentelhia ar priejou,
Na komz dezho war ho dleadou,
Selhomp piz oc'h ar briadelez,
Ha grehomp guelet sklear he santelez.

K. Doue, an dên a grouas ha goude ar vaoüez,
Evid ho-unvania dre ar briadelez,
Hac evid skigna dreizho e pep-bro eus ar bed,
Froüez ho unvaniez hac anezho ganet.
Evid-ze ha roas dezho benlios, hac he lavar:
Kreskit bemdez a niver ha karghit an douar;
Bezhit mistri warnezhan, koulz a war môr ive,
War besked ha war loéned, war labouçzed an ê.
Priadelez a-neðse a unvanias ker krê
An hezec'h hac ar graghez an heil gand heghile,
Na dhint e daou dishènvel, nemed unan hepkèn,
Hevelep kik e daou gorf, hini maoüez ha dên.
Unvaniez ar priejou a zo ker stard, ker krê,
Na hell tra ho diframha an heil dioc'h heghile,
Here ar briadelez skoulm ha stag priejou,
Na hell beza difrezet nemed dre ho marvou.
A-c'hano ar priejou a dle'n hom garet-mad,
Dreist pep-tra holl her bed-man, dre garantez deread;
Ha dre-ze, heme Zoue, an hezec'h a diefe
Dilezel tadou, mamhou kend eghed ho graghe.

Eun hèrè great gand Doue na hell beza frezet,
A lavare hor Salver d'ar farizianed;
Rac-ze tra na hell terbi skoulm ar briadelez,
Nac an dud war an douar, nac hen èen an elez.
Kemend-ze d'ar priejou a ro sklear da welet
He tlebont beva e peoc'h eur vech m hint demezet;
Gouzaon hell gand heghile ha mad en hem glèvet,
Rac hep gwir unvaniez n'eus heürusded hebed.
Unvaniez ar priejou zo hetuz da Zoue,
A lavar dehomp ar Skritur, koulz a d'an dud ive;
Mignon ha briùr e neac'h a zo tra frealzus,
Hoghen unvan priejou ho gra muioc'h heurus.
Unvan-vad ar priejou ho gra heius d'ho Doue,
Heurus henho-ho-unan, ha dà d'an dud ive;
Ha dre heno he stardhont muioc'h-vui ho here,
Daoust pe gher stard houë skoulmet da ghenta gand Doue.
Hoghen ma n'heus tra krènoc'h eghed priadelez,
N eus ive tra kèn huel evel he santelez
Doue hen deveus he c'hreat e derou kenta'r bed,
Hac eus a neùze ive hen deus he santelhêt.
Krouer her greas santel, e derou kenta'r bed,
Rac a boan grèa he reas Adam hac he bried,
Na deñas d'ho unvania dre ar briadelez,
O tiskleria he zoa santel ho unvaniez.
Hac evel eun testeni eus ar gwir santelez,
He roas dezho he venhos gand he holl drugarez;
Rac Doue ne ra trugarez ha ne hell benhigha
Nemed ar pêz zo santel ha glân bras her bed-mâ.
Evid-ze he roas ive d'an daou bried kenta,
Eul leac'h deread evitho ha benlughet ganthâ;
Leac'h great gand he holl c'halhend, a bep-tra-vad karghet,
Evid mezùr, hebere ha an daou bried benlughet.
Kemend-hall a vadelez evid daou bried kenta,
A ziskouez hoa ho unvan tra eus ar santelha:
Santel henhan he-unan, dre zinzes eun Doue,
Santel hen unvaniez pinl a skeûdenhe.
Doue dre an unvaniez eus an daou kenta pried,
He hioul bras dehomp a ziskouez e derou kenta'r bed;
Unvaniez he Vap penher gand he bried an Ilis;
Chetu kreden an Tadou, an habec eus hor Feiz.
Pevar mil blavez goude, Jesus a harhuas,
Evid gwiria d'an holl dud eur wirionez ker bras;
Ha kemend holl a reas evid priadelez,
A ra dehomp guelet sklear anizhi santelez
Halars he diazeza e reiz Sakramandehou,
He tiskoüez he santelez dre galz a vurzudou;
Dreist pep-tra pa hazeras oc'h an daol a heùred,
E Kân, a Galilea, gand he Vam benhighed.

Ar mars bras a ra heno a ro sklear da welet
He kreñe priadelez eun dra santel meurbed;
Rac evid eun dra dizakr n'hen thige biken,
Grent d'an dour en hem drei e gwin ruz na gwin gwen.
Hoghen ar pez a reas e davez ho xubez,
O c'hober eur Sakramand eus ar briadelez,
A ro sklerhoc'h da welet santelez demezi,
Rac Sakramand-zo santel, n'a hellomp diskredi.
Ar briadelez età o veza ker santel,
Digad pep dèn a c'houlen evid he dighemer
Hnozidighez ha reiçziou hac a dcat hac a bell;
Tra ker bras ne illear ober na dre hast na dro hêr.
Evid mad en hem reiza d'eun demezi heürus,
Evel priejou kanâ e tlear pedi Jesus,
Pell kend menha demezi, evid hannout he stad,
Ha goulen graçz, sklerigen, digand Kroüer ha Tad.
Ne dlear mureza demezi hep beza goulenhet
Graçzou evid hannout hac hên a vêt galvet
D'ar stad a briadelez ha beva mad henhi,
Pa en hem greder galvet evid an demezi.
Heür ha dervez hanluet e tlear pedi c'hoas,
Evel gwech-hall ma reas Sara ha Tubias;
E-pâd teir nosvez kenta ne rehout nemed pedi
Ha goulen digand Doue cur-sad d'ho demezi.
Eveld'ho pep tud nevez a dle pedi ive,
Hac o lavaret gatho a galon d'ho Doue:
Ha vihot atao benlighet, Doue ha Kroüer a bep-tra,
Ha rohit d'hon unvaniez ho penhos-mad bremâ.
C'hwi pini ho c'heus tenhet Adam eus an douar,
Hac a rohas dezhan Eva evel eur pried dispâr,
Rohit dehomp-ni evel dezho kalounnu glân ha mad,
Evid galhout ho kéla e duare deread.
Hanaout a rhit hon kuoul hac hon holl c'hoanteghez;
Guelet a rhit ne glaskhomp en hor priadelez
Netra holl nemedoc'h-hù hac ar gwir santelez,
Pell diouc'h fezel hor blesna dre hudur lighentez.
Kemend a glaskhomp eo kreski war an douar,
Niver ho c'hazeùlerien, an dud pere ho kâr:
Rohit dehomp età hu penhos gand ho kraçzou hall ret,
Evid hor c'haçz gheueoc'h eun deiz d'ho c'heurusded.
Goude-ze en hem garet-'zo dlead bras evitho,
Hoghen atao e Doue, gand peoc'h bras hentrezho,
Klask ho frealzidighez an heil en heghile,
Her c'hollou, drougou, poanhou, a zeû habers Doue.
Hevel haraoc demezi plac'h a dle bea glân bras,
Eur c'hrec goude demezi na bell kunât he goas,
Na goas he c'hrec kenhebeûd, hep ho haçzand ho daou;
Hep habec, dinac'h dlead a ve gwal bec'hejou.

N. *Sevenhomp goude kemheman,*
*Ar gwestlou great diaraoc duman,*
*War dleadou priejou kristen,*
*Ha rohomp dezho eun nebeüd sclêrijen.*

K. Sand Paol a lavar dehomp penaos hezec'h kristen
A dle karet ho graghez eveldho ho-unan;
Rac goas a går he bried en hem går he-unan,
Hac a denn kalz a c'hraçzou dre hêno warnezhan.
Salomon c'hoas da hozac'h a lavar evel-hen:
Bezhit atao, hemezhan, gand ho pried laouen,
Rac an hini he deveus pa hoac'h yaouank ha brao,
Great ho laouenedighez a dle'n ober atao.
Ra vezo e pep amzer hefzezic evidoc'h,
Pe ato da viana karvic mignon deoc'h;
Bezhit karghet a joa oc'h he guelet sperina,
Ha grhit eus ha c'harantez ho meûz bras ha dudius.
Va map, hemezhan c'hoas, na orgedbit biken,
Kên grec nemed ho maoûez hac ho pried hepkên;
Hi hepkên a hell kargha ho kalon a orged,
Rac na helint chana war ghere'hen hall hebed.
Na saotrhit età morçze ar gwele a heûred,
Rac gadal hac haoûltrier a vo eun deiz barnet;
Koll a raio he ene koulz hac he hano-mad;
Dirac tud, dirac Doue torfeder he vo great.
N'eos torfed diudan heol nac ive ar stered,
Doûaçzoc'h eghed na deo hini haoûltriered;
Ret eo età hargarzi atao pec'hed ker bras,
Hac hepkên en hem staga oc'h he bried keas
Na gaçzahit età morçze ar c'hrec-vad oc'h pini
Hoc'h bet staghet he yaouank, karhit-hi e kosni;
Kemend-ze zo evidoc'h eun dlead eus ar braçza,
Rac nep a gaçza pried, Doue ive her c'haçza.
N'en hem zistaghit morçze dioc'h eur c'hrec vad ho fur
Dilenhet deoc'h gand Doue, pa zoac'h c'hoas kroundur;
Rac grâd-vad maouez mezec zo kalz talvoudekoc'h
Eghed na helfe beza holl danvez ar bed deoc'h
Morçze na dilnt dilezel grec hervez ho kalon,
A lavar deoc'h c'hoas eur vech ar fur bras Salomon;
Mar ho c'heus kavet eur vech eur vrec da bijout deoc'h,
Ghrit ma tui eus ho c'hostez d'en hem bijout gheneoc'h,
Ar vignouned hentrezho a zeû d'en hem skoaçzia,
Hac en hem heberc'h ato e peb habec ha tra;
Hoghen za n'eo gwskoude nemed eur skeûd hepkên.
E-tâl heberc'h ha skoazel eur c'hrec-vad hac he dên.
Rac-ze-tà, goas a garo he c'hrec dreist pep-tra-holl,
A lavar dezhan c'hoas sand Paol an Abostol,
Dre'r garantez tenerha eo ho tle he c'haret,
Hep merçze ober dizhi disterha poan hebed.

Hezec'h a dle atao kaout evid ho graghez
Hazaouez vras hac ive atao teûler hevez
Da zaela e nep doare sempladurez ho reiz,
Hoghen da goûna ato hunt tenhet eus ho c'hreiz.
Na dlehont morçze hankouna penaos ho friejou
A zo eveldho ivez herezed en éuvou;
Ha dreist pep-tra herezed eus ar c'hraçz a ro buhez;
Hezec'h-ta a dle karet dre-ze ho holl graghez
Hoghen karantez gwirion hetre ar priejou
A c'houlen ma ve reizet mod ho holl hinûlou.
En hem garet a Doue hac hervez gwir furnez,
Dioûnt re d'en hem garet hervez al lighentez.
Karantez ar priejou a dle beza reizet
War him penher Doue, gand Ilis he bried;
Evel karantez Ilis hac him Map Doue,
Ho c'harantez a dlefe beza kalz glân ive.
Jesus e ro d'he Ilis kemend-tra a zo ret,
Ho chetu petra hozac'h a dle ive d'he bried,
En ho c'halhoud he dlefe basta d'he hezomou,
Hep hega, hep rendaela nac hep re a glemhou,
Kilzul-vad a dle dizhi ha frealzdigher,
Ranha e dlefe gathi holl banhiou he buhez;
He skora hac ho skoaçzia e klênved, e yec'hed;
Hen hanken hac her joa, eo dlead dên gwir bried.
Hoghen dre skouer an Ilis pep grec a dle ive
D'he goas braçza hazaoues hac eur gwir garante;
Ne dle morçze he zaela, morçze he hankema.
Na morçze netra ober hep rei da c'hoût dezhâ.
Ranha' dle ive ganthan he neac'h hac he hanken,
Diaraoghi, ma c'helfe, he bezomou oc'hpen;
E pep habec hac amzer diskoüez drem-vad dezhan,
Kenderc'hel he vignounach, beva e peoc'h ganthan.
Ne dle morçze kemheret re he c'hrên war bried,
Nac haloubi ar c'halhoud pini zo dezhan let,
Rac grec he deus mac'houmet galhoudeghez goas,
A vo rendaerez hounthan penn-da-benn ar bloas.
Ret eo, heme-'n Abostol, da c'hrec senti oc'h pried,
Evel ma ra an Ilis oc'h he fried benhighet;
Ret eo da bep grec soubla d'he hozac'h e pep-tra,
Nemed urza a rafe eun dra fall diana.
Doue hen deveus lavaret d'ar c'hrec e bep amzer,
He vige ato dalc'het e galhoud dên magher;
Evel-ze mar he hozac'h atao maga pried,
Grec a dle beza ive atao dezhan pleghet.
Sand Per e lavar ive da c'hrec senti oc'h pried,
Evel Sara oc'h Abram, pini he deus galvet
Hac he mestr hac he aotrou, evid diskoüez d'ar bed
Pe'doare e tle graghez karet, senti oc'h pried.

Grec a dle kalz henori he hozac'h e pep-tra,
Hac hen ty hac her meas, hac her strolhou braça;
Dioual a dle gwskoude da veza re lorc'hus,
Ha dre he re-vras foughe da vea dehan re gwstus.
Oc'hpen eur vrec he deveus kaçzet hozac'h d'or bâz,
Ha dismantret he vadou dre zispignou re vras:
Grec etâ a dle beza fûr hac ive poelhus,
Ma na fell dizhi beza d'he hozac'h dismantus.
Karet a dle pep henor evithi, evithan:
Hoghen morçze gwskoude dre re zispignou gwan,
Nac en he gwiskad morze, nac en he zieghez,
Rae re foughe a zigaçz hahez kalz diênez.
Grec a dle en hem wiska gand dereadleghez,
Atao e doare hizel, morçze dre fougherez;
Ho c'haerha kinklereçziou eo mèza, poëlladi
Pell dioc'h rodelha bleo, kaout perlez varnizhi.
Beva mad ha didamal, direbech e pep-tra,
Eo ar c'haërha kinklerez a hell grec da wiska;
Dâ he vezo dre heno, atao da Zinc, d'an dud,
He goas koulz a pep-unan neùs-'he galvo burzud.
Her ghisse e tle ato pep grec en hem vleina,
Dreist pep-tra e yaouankis, en he hamzer glenta;
Hac en hoad meûr mar gherhu, beza madelezus,
Atao dare da rei, kûzul-vad ha skonerius
D'ar graghezigou yaouank e tle rei hali-vad,
Ha dre he skoüer ho doughen da veva deread;
Dreist pep tra-holl ho doughen da garet mad Doue,
Mui c'hoas eghed bugale hac ho hezec'h ive.
Ho doughen a dleont c'hoas da veza fûr ha glân,
Da reiza mad tieghez, da gaout 'vid pep-noan
Madelez ha trugarez, d'ober vad d'ar beorien,
Da senti oc'h ho hezec'h ha d'ho c'haret hep-kên.
Hac evid gwir, Abostol a lavar d'ar graghez
Senti atao oc'h hæzæc'h dre eur gwir garantez;
Senti hontho hep ghina, ho c'haret dreist pep-tra,
Hep morçze doni d'ho nec'ha, nebentoc'h d'ho goghea.
Lavaret a ra c'hoas e tleffent dreist pep-tra
Beza leal ato dezho hep ho c'horvighelha,
Rac dislealdêd graghez en ho friadelez,
A zo bepred evitho braçza fillhagriez.
Çza ker fall e priejou, daoust pe c'hoas pa vaoüez,
War an heil hac heghile a denn daonedighez;
Her bed-hall pe her bed-man e veçzhint kastizet,
Ha c'hoas eur-vad evitho ma na vezhont daonet.
Chetu haze, priejou, darn eus ho dleadou,
Hervez pere ha tlefac'h reiza ho c'hoberou,
Evid beva e peoc'h an heil gand heghile,
Beza heurus her bed-man ha goude gand Doue.

Bevhit età e peoc'h hac e gwir garantez,
Kentelhit ho pugale hac ho tud holl ivez;
Keelhit an Holl Galhoudec, mirhit mad he lezen,
Ma c'helhot beza ganthan heürus da wirwiken.
Ho phet kalz a hazaouez 'vid ho priadelez,
Ha bevhit ato henhan gand eur gwir santelez;
Dioüalhit mad d'he saotra dre hardou-fall mezus,
Ha mirhit war an dra ze da vea morçze kablus.
Evid ze heulhit ato kentel an Abostol,
Pini a lavar deoc'h ha d'ar priejou holl,
Beva her briadelez 'vel pa veac'h dizemez,
Atao haounic ha poelhet ha gand kalz a furnez.
Evid ho pleina gwelhoc'h en hend ze ker fazius,
Guelhomp bremâ penaos ha peûr he zeo kablus
Ar priejou hentrezho henep ho dleadou;
Guelhomp-tâ war ghemend-ze petra zo pec'hejon.
N. Priejou a dle ato en hem garet,
Na helhont ket età, hep eur gwal bec'hed,
Derc'hel kaçzoum an heil oc'h heghile,
Ha nebeutoc'h c'hoas en hem hazrehi re.
Chom ra bell mouzet hac hep randha gher,
A zo atao evitho eur gwal ober;
Hoghen gluina pa gonizer avechou,
En hem flemha hac ober rebechou,
A zo atao kalz re vras pec'hejou,
Hac a ra brusc'hoarzin an diaoulou.
Hoghen pa deûhont goude ho rebechou,
Oc'h en hem deûler war ar charneou,
Hac en ho c'hounhar vras da lavaret:
Sakré..... ha kalz komzou-hall millighet,
Dreist pep-tra mar deûhont goude gwrdrouzou
D'en hem vunta ha da rei mestaohou,
E lekehont an diaoul en he c'hoariou,
Ha da drida dre ho folhenteçziou.
Satan eo ho doug d'ar folhentez-ze,
O c'hout he rehont gwal bec'hejou dre-ze,
Ho lakât a ra d'en hem zispartia,
O c'houzout he rehont pec'hed ar braçza,
Hac he c'helho hep dale dre heno
Ho zreina ganthan en he iferno.
Priejou a zo ive kablus meûrbed;
Kaklus zo-kên eus ar braçza pec'hed
Pa zeûhont, dre haoùn kaout re vugale,
Da zirrben hen eun diare pe zoare
Kement a hell dont da greski ho lignez,
Hac ar frouez leal eus ho friadelez:
Mar klaskhont gwskoude gand kemend-ze holl,
Gwalc'ha ha prederia ho zechou foll,

He rehont eun dra heūzus bras dirac Doue,
Ha peadra da zaoni ho ene;
Rac beva hepkên her briadelez,
Evid gallout mouga tân he lighentez,
Hep hioul kreski niver bugale Doue
War an doūar hac he hazeûlerieu hen ĉe,
A ve beva evel tud divadez,
Hac ober dre ze he zaonedighez.
Ar priejou pere a zilesfe
Ho dleadou, heil e kever heglule,
Evel sentidighez ha karantez,
En hem skora hen ho hezomou ivez,
Her meas an ty koulz hac en ho ziēghez,
Hen ho marc'hajou, poanhiou hac henkrez,
Her ghelenhadur a dla heil d'heglule,
Her preder a dlehont d'ho holl bugale,
Ha dezho ho-unan en ho c'hlêavejou,
En hankenhiou, e neac'h hac e walhou:
Hen traou-ze holl biza yên ha klouar zo-kên,
A ve gwal bec'hed 'vid priejou kristen.
Hozac'h penn kaos d'he c'hrec da goll he frouez,
Pe he laka e tail da-ze bahez,
O veza re c'hoēro en he c'hever,
Atao re c'hoergnus houtlu hen eur gher;
O rei dizhi labouriou kalz re denn,
Hac o skei gallu marteze oc'hpenn:
Oc'h he rec'ha, oc'h he hankenia,
A ra dre heno pec'hed ar braçza;
Rac grec e-pâd ma zeo dougherez,
Koulz hac e-pâd ma zeo magherez,
A dle beza gand hozac'h hesperset,
E pep-tra holl, dindan boan a woal bec'hed.
Hezec'h pere a zisprig ho graghez,
Hac a zeû d'ho hegazi hahez,
O tont atao da henebi houtho,
Daoust ma vhent gwelhoc'h kûzul egheto;
Pere a zo ato oc'h ho c'haketal,
A lez map ha mevel d'ober lemend-hall,
Merc'h ha matez d'en hem sevel en ho drem,
Hep selaou morçze anezho ar c'hlem,
Hozac'h ken dizebland e kever he bried,
A zo ato kablus a wal bec'hed.
Graghez ive hac a zeû da goll ho frouez,
Dre ho ratos, ho fazi, ho c'hirieghez,
Pe o tont da ober labouriou re denn,
O skuiza re keid a ma malunt o toughen,
Pe dre ho dievested ha netra-kên,
Oc'h en hem lakât e buaneghez yên:

En hem lakât hepkên e tail da ze,
O c'hoantât re kemend holl a welfe,
Pe mar deû dre eun dêbron diod benhac-hall,
Da lakât koueçza warnizhi eur seûrd gwall,
Kemend holl a herbufe dre ho fazi,
En habec-ze, evid lakât disparti,
A ve evithi eur pec'hed ar houaçza,
Hac eun torfed ive eus an dizeurha.
Grec ato re c'hoërgnus oc'h he hozac'h,
Pe a ra dezhan drem fall e pep leac'h,
A zo kablus bras dre ghemend-ze hepkên,
Delhezus he ve eus a ifern zo kên.
Mar diskouez da eun-hall gwelhoc'h doare,
Ha dre he drem laouenhoc'h gand heghile,
Pa ra d'he goas heresi, mont war he verc'h,
O c'hober dezhan kredi n'her c'hâr ket haouâlc'h.
No ked ma rankfe atao he lipat,
Kemend-ze ne ve ket c'hoas eun oher-mad;
Hoghen diskouez dezhan drem-vad bepred,
Senti hounthan e kemend a zo let,
Hep morçze he rec'he, he hankenia,
Na rei leac'h hebed dezhan d'en hem c'hlaza,
Dioûal na deûfe dên morçze d'her goapât,
Eo, hac a vezo ato, dlead eur c'hrec-vad,
Rac mar tlo hozac'h hazaoûez 'vid grec,
Grec a dle d'he hozac'h ato kalon c'hoëc;
Hanez kemend-ze he vo habec bepred,
A galz reûstlou hac eus a vil bec'hed.
Grec-tâ a dle ato karet hozac'h c'hoëc,
Hac hevelep doare, hozac'h karet grec;
An heil a dle karet stard heghile,
Dre eur garantez kristen gwskoude;
Rac eur garantez direiz bentrezho
A rofe dezho ho daou taol er maro:
Sentus bras c'hoas he tlehont beza iva,
Hep en hem hegazi nac henebi re:
Hevelep hiouł hep-kên e dlehont da gaout,
Hac hevelep kalon evid galhout
Derc'hel ato unvan-vad bentreze,
Beva ha mervel e karantez Doue.
Diveza kentel ha talvoudeka
Evid priejou her penhadic-mâ,
Eo rei da c'hout dezho gand pe fûrnez
He tlehont kên-ober ho friadelez;
An Abostol bras e lavar dezho
He tlehont en hem darempret atao
Gand braçza douj evid ar Sakramend,
Hac ar braçza hazaoûez hetretand,

Heil evid heghile, evid Doue he-unan,
A bini an daoulagad a chan
E-pâd an nôz koulz hac e-pâd an deiz,
War bep-tra holl, war he graouadurien gheiz.
  Prederhont-tà, heme c'hoas an Abostol,
Ha kemend-ze dindan boan d'en hem goll,
Penaoa, petra benhac m'hint bet perc'henhet,
Heil eus a gorf heghile, deiz ho heûred,
Ar berc'hentiach-ze ne ro ket dezho
Gwir da ober traou mezus ha divalo,
Hogben priedtà, hervez Doue hepkên,
Hervez ma c'hourc'hameu dezho he lezen,
Ha dindan boan zo-kên d'en hem zaoni,
O klask hepkên gwalc'h kik, ho faltazi.

N. *Prederenhou skrijus meürbed,*
*War ghemend hon eus lavaret*
*Betec an heür eus a vreman,*
*War ar pevare gwrc'hemen-man.*

*K.* Ifern hep mâr a vezo loden kalz bugale,
Oc'h tad, oc'h mam disentus, ker-koulz hac oc'h Doue;
Hia, bughel dizeur, kalz a gousto dide,
Glac'hari tad hac eur vam dre ghelhiez a ghinte.
  Kintea eun tad hac eur vam, zo beza re gablua,
Glac'hari ho c'halounou a zo eun dra skrijus,
Ha dre gomzou dipitus ober dezho houela,
A zo eus a bers bughel, torfed au heûzuçza.
  Bughel a ziuac'h heberc'h da eun tad, da eur vam,
Na helt, na dirac Doue, na tud beza dinam;
Ha dinac'ha ho maga pa na helhont gounit,
Eo beza tygr ha bleis : me a goûn her c'hredhit.
  Hoghen eur map hac eur verc'h war dad, mam a zao doura,
A zelhit beza strinket da zevi heu eur fourn;
Ha mar deûhont da skei gatho, pe re d'ho morc'heda,
He telhezhont an ifern evid ho c'hastiza.
  Mevel ker koulz ha matez, heveleb dlead ho c'heûz
E kever mestr ha mestrez, n'ho c'hêelhit ket dre geûs;
Ma n'her grhit dra lealded ha laouenidighez,
Hep mâr e kouezo houzoc'h iva kalz a druez.
  Da senti ho c'heus houtho koulz evel map ha merc'h,
Rac hen hân hac her goûan ho c'heus benho heberc'h;
Labourhit età dibec'h e pep koulz hac amzer,
D'ho dioual hac ho danvez dioc'h pep gwal ha laër.
  Doughit hazaoûez dezho, henorhit-ho ivez,
Ha dioualhit da gweza e nep seûrd laoskentez;
Bevhit e gwir gristenien hac e mitiçzian-vad,
Hac ho pezo garbedon digand Doue ho Tad.

Mar deus habec evidoc'h ha tail bras da bec'hi,
Tec'hit buan eus al leac'h-se, kuitahit hevelep-ty;
Nac evid haour nac arc'hand ne dlehit ket chom heno;
Tec'hit gand hast dioc'h habec, pe hep mâr ho kolho.
Habec pec'hed mar karhit ha mar chomhit henhan,
A dui hep mâr d'ho kolha ha d'ho lua houthan:
Hac en hevelep doare na helhot hep eur mars
Tec'het, en hem diluia: mervel a rehot a-bars.
Nep a chom dre he ratos en habec da bec'hi,
Na hell hep eur mars c'hoas miret d'en hem zaoni;
Dre-ze mevel ha matez en hem blig e pec'hed,
A vo da zivez buhez hen ifern diskenhet
Hoghen mar deus great ifern evid bugale gris,
Eun iad hac eur vam ivez a gwezo en he greiz
Mar d'hint re dibalamour e kever bugale,
Hac o chom hep ho c'helen eus a lezen Doue.
Ho dlead eo ho c'helenha hac hen ober habred,
Deski dezho ar vertus, karet Doue, ho c'haret;
Mar dilezhont an dlead-ze, ho deus kalz faziou,
Hac evid beza gwanet he zahint d'an ifernou.
Mistri, mestrezed ker koulz a renko holl kretât,
Evid mevel ha matez, ar bed-man o kuitât;
Ha mar dhint dre ho ratoz tec'het dioc'h gwir reizen,
He rankhint disken gatho e kreiz an ifern yên.

*N.* Va map, va merc'h, na nec'hit mui età
Nac ho tad, nac ho mam ghær her bed-mâ;
Na rhit morçze dezho nep scùrd poan,
Mar fell deoc'h en hem hespern ho-c'hunan.
Bughel a rai poan d'he dad ha d'he vam,
Ne dremeno ket evid beza dinam;
Ha mar bez ato didruez houtho,
Da hisfountou an ifern he zaïo.
Hevelep-tra' helher da lavaret
Eus eur mevel ha matez divezet,
A laka ho mistri da gounhari
Dre ho dislealded hac ho dieghi.
Mar d'hint houtho dizend ha disleaf,
Ma na silezhont hentadurez-fall;
Mar noazhont d'ho henor ha d'ho madou,
He zahint gatho d'an ifernou.
Ho phet ive koùn, tadou ha mistri,
E zeo ho tlead dont da henebi
Oc'h techou-fall bugale, mitiçzien,
Hac ho derc'hel ato her gwir lezen.
Mar ho lezhit re da ober ho fenn,
Ma na ziarbenhit houtho a grenn,
Ma na zalc'hit mad ar c'habest houtho,
D'an ifernuou c'hwi a hielo gatho.

Eur gher deoc'h c'hoaz, priejon,
War ho stad hac ho tleadou,
Ma c'helhot ha gand santelez
Beva mad her briadelez.

*K.* Sakramand priadelez a zo eun dra santel;
Dioualhit dhe mastara dre ar pec'hed marvel;
Ho pezhit kalz haoun razhan, rac eur marvel hepkén
A hell ober deoc'h koueza e punçz an ifern yén.
Priedta eo ho tlead, dleahit etá deread,
Gand haoun da lakât houzoc'h Doue da vuanekât;
Kalz priejou direohet zo bet ganthan gwastet,
Ha gand ho lighenteçziou hen ifern het strinket.
Deskhit gand nerz henedi oc'h hioulou ar c'hic,
Na vezhit hen oberou nac en ho selhou lic,
Na glaskhit nemed Doue en ho priadelez,
Hac eus he hazeûlerbien kreski niver ivez.
Dre heno c'hwi a raîo priejon mad ha send;
Dre heno en hem ghefhot atao war ar gwir hend,
Hac e-leac'h mont d'an ifern evel kalz priejou,
C'hwi 'vezo baradozet gand elez hen énvou.
*N.* Ne halher beza gwerc'h ha pried,
Beza lic gwskoude 'zo ive difenhet;
Ret eo en hem garet an heil heghile,
Hoghen beza kalz deread a zo ret ive.
Ar re 'zo re-lic her briadelez,
N'ho devezo perz hebed gand an elez
E rouantelez peûrbadus an éenvou:
Mont a renkhint holl eun deiz d'an ifernou.
En hem ghelenhit etá mad, priejou,
E kever ho stad hac ho tleadou,
Gwlenhit war-ze kuzul digand ho tad,
Digaud ho konfeçzour, hentenhit-hên mad.
Doue mad ha peûrbadus,
Doue bras ha trugarezus,
Rohit d'an holl briejou
Kâz oc'h pep lighenteçziou.
Rohit dezho ho Spered-Glân,
Da veva mad ho-unan,
Da vleina ho holl lignez
Hen hend kaer eus ar c'hlaniez.
Kendalc'hit e glamez
An holl briejou kristen,
Stûrlit her santelez
Mamen hac heienen.
Ma vezo an holl lignez,
Glân evel ho mamen,
A c'hwi hazeûlet haliez
Gatho holl. Amen.

# KAN DAOU-WARNUGHEND.

N. *Her penhad-man eo e zekomp da welet*
*Ar pez hon eus karaoe duman gwestlet,*
*War dleadou ar re vras hac huel,*
*E kever an holl re vian hac hizel;*
*Eus an holl re hizel ha bian goude,*
*E kever ar re vras hac 'huel ive.*

K. Ne ghelaoubomp ket haman eus an dud vras hoaget,
Nac eus re vian kenhebeùd her bed nevez deùet;
Hoghen eus ar re huel, malhou war re hizel,
Lakeat da vleinu kenseùrd, da rei d'heo pop kentel.
Pep-unan a dle gouzout o ve eun torfed bras
Da zèn bras glaza bian, ober delhan nep seùrd noas,
War an digarez displed ma ve galhoudekoc'h;
Nep da ze a zo doughet a goll ato gwir beoc'h.
Neus ket c'hoas a war beoc'h nac a eur-vad padus
Evid eun dèn bras hoaget hac en hem c'hra kablus,
E kaver ar re yaouanc, daoust ma vlient bugale,
O rei dezho gwal skoüertou e kolhont ho ene.
Nep, he me Zoue her Skritur, a ro gwal-skoüer d'eun-hall,
Hevel ar re zo c'hoergnus, didruez oc'h an dud-hall,
A dle gortoz ho-unan beza stard kastizet
E buhez pa goude maro beza ganthan gwanet.
Rac evel ma lavarer, habred pe zivezad
E kouezo gwalen gastiz war ghein dizegarad;
E toul he zhôr he chombo e pep amzer kuzet,
Kèn na vo d'he drô ive stard gathi kastizet.

Mar fell dehomp-tà diarben eus a Zoue ar walen,
Bezhomp holl madelezus ha skoüerius mad oc'hpen
E kever ar re vian, evid ho c'helen mad,
Hac hep dont re d'ho gwana ho c'hacz da Zoue hon Tad.
Dleád pep dèn bras eo hendcha ar re vian war ar mad,
Dioc'h pep droug ho diarben, rei dezo pep skoüer vad,
Ho c'hastiza, ho gwana, hep re ho fistiga,
Hoghen dont dre garantez atao d'ho c'hentelhia.
Guelhomp goude kemheman dleadou re huel,
Mailhou lakeat gand Doue da vleina'r re bizel;
Guelhomp breman penaos he tlehont dont da vèra
Ar re hen devens Doue ròet dezho da vleina.
Doue evid mad ar bed-man hen deus lakeat henhâ
Tud evid beza reizet, re-hall evid reiza;
Ha da bep rum anezho hen deus hardemezet
Ho dleadou da ober dindan boan bea gwanet.
Rac-se deraouhomp breman dre zlead ar vleinerien,
A bere a zeús daou seùrd, tud he ha kloareien;
Mailhou he evid reiza pep-tra hervez ar bed,
Hac ar penhou a Ilis da vleina ar spered.
An heil rum hac heglule eus hevelep mailhou,
Ho deveus dirac Doue niver a zleadou
E kever re bizelhoc'h lakeat a zindanho,
Ha dirac Doue eun dervez ho vhint kredt anezho.
Kredt mar d'hint bet lezirec, eus ho lezireghez;
Kredt ma n'ho deus ket miret oc'h pep direizeghez;
Kredt ma n'ho deus ket bleïnet hervez pep leálded;
Kredt pa zeû dre ho fazi dispac'h da rên her bed.
Ar mailhou he a renko krediât eus ho c'hostez,
Hac ar mailhou kloareien eus ho him ivez;
Ar reman eus eneou, ar rehont eus ar c'horfou,
Holl, kredt he renkhint beza dirac mail ar mailhou.
Prederhomp età breman dleadou dèn bleiner;
Lakehomp-hi holl dirazhan evid m'ho guelo sklær,
Ma c'helho, goude béza leuniet mad karg ha stad,
Mont dirac holl, hep henkrez, ha dirac Doue an Tad.
Da ghemend hen deus Doue da vleïnerien lakeat,
Hen deveus ive urzet beza atao deread;
Beza gwirion ha leal. heûn en ho oberou,
Kaout ato en ho daouern poezel vad, gwir boëçziou.
An draze sklear a ziskouez e tle bleiner beza
Madelezus e kever ar re-zo dindanhâ,
Hep morçze dont d'ho mac'ha nac ober gaou houtho;
Hep habec ho hankema 've fazi bras dezho.
Diwar ho c'houst mac'houma, goulen re hanerIou;
Ho diazeza re grèn e tail, e brezelhiou;
Goulen re kevrediou hep beza hanaoüdec,
Beza disleal ha re gris' ra kablus galhoudec.

Mail daoust d'he c'halboudeghez a dlo beza leal,
Atao leûn a vadelez o kever er re-hall,
Hep morçze ober dezo ar pez na garfe ket
A ve great en he henep gand gour na mail hebed.
Heanhit, a lavare, d'ar mailhou pe brinçzed
Hen devoa gwechall Doue roet d'an Israëlited;
Na vezhit mui disleal, grhit mad d'ham bugale;
Grhit hervez gwir lealded atao dirazhun-me
N'ho pet morçze falz poeçziou na gonvor faos ive;
Diouallhit d'ober gaoû, daoust pe-ghen dister-ve;
Ranhit mad, disparihit ho tra dioc'h hini brôad,
Hep morçze ober bounthin gaou hen distorha vad.
Grhit, a lavarhên c'hoas da bep roue ha barner,
Ha da ghemeunl war brôad a hell beza bleiner:
En hem vleinhit ho-c'hunan hervez pep lealded,
Hep ober d'ho kênvreûdeûr dislealded hebed.
Eus a zourn drouglavarir digabesthit buhan,
Nep hen deus dre he c'hevier lakeat e neac'h, e poan;
Na nec'hit na divrôad, hintanvez, hemzivad;
N'ho mac'hit n'a na skuilhit hep gwir habec ho goad.
Roue, barner ha reizer a raio kemend-ze,
A vezo gwal gastizet eun dervez gand Doue;
Rac 'vel m'hen deus lavaret our vech dre roue David,
Kand a roi evid unan kend c'hoas beza mad kuid.
Doue c'hoas hen deus lavaret da ghemend zo savet
A zinc'h kênseûrd ha breûleûr great 'vid beza bleinet,
Dioual da ober dezho ar pez ne garfhent ket
A ve great dheo ho-unan ma vijhent bet bleinet.
Evel-ze an holl mailhou, bleinerien, reizerien,
Ho deveus kalz da zioual n'a rahent d'ho mérerien
Ar pez n'a garfhent murçze a ve great dezho,
Hoghen atao ho mera dre galz truez houlho.
Da hévéçzât ho deûs-tâ ha da deuler kalz spled,
Gand haoun en ho oberou d'ober dislealded;
Rac ber vicher a rehont, ne rehont ket hini dên,
Hoghen lealded Doue, lealded Doue hepkên.
Kemend a rehont, a reizhont, a goûezo warnezho,
Hac hervez ho oberou Doue ive ho barno;
Ha ma n'ho deveus reizet pep-tra gand lealded,
Gand lealded ho Doue hep mâr he vbint gwasket.
Doujançz Doue a dlehont etâ da gaout bepred;
Hen ho barnedigheçziou ar breçza lealded,
Ha na fell dezho beza gwanet ha gwanet mad,
Rac n'eus ket kemm e Doue etre mail p'hemzivad.
Doue a varno barner ha reizer disleal,
Gand hevelep lealded hevel ma rai eun-hall;
Ha daoust ma vezo huel, hizel, paoûr, pinvidic,
Dra he grouer he tremeno hac ive he bilhic.

Kuzul età d'ar mailhou ha d'an holl bleïnerien,
Da veza ato leal e kever mérérien;
Kuzul d'an holl re huel da rèiza mad pep-tra,
Hac ato hervez Doue ha lealded vraçza.

Dleadou holl bleïnerien, penhou kemend pobl-zo,
Eus kenta ministr roue d'an izelha her vrô,
Hazalec kenta kanhad bet' hen diveza mear,
Mad an holl re a vleinhont a dlehont kemheret tear.

Difen a dlehont ar gwiriou eus ho holl brôaded,
Ha miret na ve great dezho droug-hall bebed;
Difen-zo-kên ho gwiriou dirac penhou braçza,
Daoust ma tenfhent dre heno war ho c'hein gwal goüaçza.

Skoüer ho deus a kemend-se eus a bers kalz re-hall,
Kalz tud vad e pep amzer, ha Moïzes gwech-hall,
Pere holl en hem laka e taill da goll buhez,
Evid difenha gwiriou ho holl brôadis kæz.

Evel-ze kalz tud santel dirac impalaërded,
Dirac Pharaon, Moïses, ho deus bet difenhet
Gwiriou, mad ho c'hênvreûdeùr e tail koll ho buhez,
Ha dlead pep bleiner leal eo he heûlia ivez.

Ne ket haoualac'h c'hoas da vleiner reiza mad,
Beza leal e pep habec ha d'an holl rei skoüer-vad;
Ne ket haoualac'h dezhan difen gwir pep-unàn,
Skoaçzia an lintanvezed, ar paour hemzivad glân.

Kemend a zo her c'hargou hac her vleinadurez,
Oc'hpen ober lealded hac ar skoüer-vad diskouez,
A dle o skoaçzia hentez, difen gwiriou Doue,
Hac he herbedi bemdez 'vid nep zo dindanhe.

David hac an holl mailhou hervez kaloun Doue,
Ho deus e dog ho buhez great holl kemend-se;
Skoazelha Religion, pedi c'huec evid holl,
A zo ar braçza dlead eus ar reizerien holl.

Chetu haze dleadou ar re vras hac huel;
Trohomp bremâ oc'h dleadou ar re vian hac izel,
Ha goude beza raet kentel d'ar vleinerien,
Prederhomp ive goude dleadou mérerien.

Mar tle an holl reizerien, kemend-zo e kargou,
Eus kenta da zaveza, disterha eus mestrou,
Prideria gand lealded atao hac e pep-tra,
Dindan boan beza gwanet her bed-hall p'her bed-mâ:

Kemend a zo dindanho, en habec bea méret,
Ho deus ive ho-unan dleadou da viret;
Ha ma n'her grehont kalonec ha gand kalz hazaoüez,
D'ho zrô he vhint stard gwanet gand Aotrou Doue ivez.

Ma ni hell mall disleal en he zislealded,
Beza morçzo direbich nac ive hep pec'hed,
Ha mar tle beza gwanet habrell pe zivezad,
He henchourien direiz a vezo gwasted mad.

Nep oc'h beli zo dizent hac a henep hounthan,
Pa na vez tra disleal goulenhet diganthan,
Netra henep konstiançz na lezenliou Doue,
En em c'hra an henebour eus a Zoue a-neuse.
Hac evel m'hen deus Doue lavaret gwana stard,
Reizer, bleiner disleal, her koulz a pep trubard,
Dên a rebarb oc'h beli hac a reût re hounthan,
Gand Doue a vo stard gwasted her bed-hall p'her bed-man.
Evid diarben eun drong ken dizeûr, ker kalet,
Guelhomp breman dleadou tud hizel ha hleïnet;
Guellhomp penaos e tlehont en hem rena bepred
E kever ho bleïnerien 'vid bea neat a bec bed.
Kemend a zo en habec gand re-hall bea bleïnet,
A dle heûlia ar reizen gand Doue d'an holl roet,
Pini hen deus lavaret d'ar re vian hac hizel
Plega bepred d'ar voli, d'ar re vras hac huel.
Plega atao, me lavar, d'ar re ho deus gwir mad,
Da rei urz, da c'hourc'hemen d'an holl dud a bep hoad;
Plega atao a galoun ha gand gwir levenez,
Nemed goulen a rafhent traou disleal, falhagriez.
Urz-vad pep ronantelez ha pep brôad eus ar bed,
A c'houlen ma ve beli doujet hac hazaoûet;
Goulen a ra ma teûfe holl re vian hac hizel
Da zouja ha da blega d'ar re vras hac huel.
Hanez ar sentidighez hac an hazaouez-mâ,
Ne ve guelet war duñar nemed dismantr braçza:
An douar gand he holl brôiou a deuf' hep mâr souden
Da veza skeûden gwirion eus direiz ifern yôn.
Hen ifern, hemar Skritur, no deus nemed hemolc'h,
Eun dismantr an heûsuçza hep an disterha peoc'h;
Her stad-ze en hem gafe souden brô, diçzervel,
A bini ar re hizel a henep oc'h re huel.
Dlead etâ pep dên bian hac hizel her bed-mâ
Eo da gaout evid reizer hazaouez ar vraçza;
He souja, senti hounthan tear ha gand levenez;
N'hell ober netra gwelhoc'h 'vid eûr-vad he vuhez.
Ret eo-ta beza tear, strivus e pep amzer
Da heûlia kemhenbailur hac urzou pep bleïner;
Ha pa ve zo-kên mac'her, heme an Abostol,
Ret eo ha zouja c'hoas dinilan boan d'en hem goll.
Mar deo gwasker disleal, kemend ober a hell
A ve oc'h Doue kunuc'ha, morçze en hem sevel,
Pedi, goulen d'he reizer eur spered mail, leal,
Pell dioc'h beza dą nikun kûzul nac hali-fall.
Dleadou c'hoas re hizel eo da bedi bemdez
Evid ho holl reizerien hac evid bleinerez,
Ha goulen digand Doue dezho ar gwir spered,
'Vid reiza mad ar stadou hac hervez Doue bepred.

Ma na hell roue hep torfed nac he holl vleinerien
Dinac'ha ho leou great da viret lezen benn;
Ma na helhont hep tenha malhos Doue warnezho,
Ober lezen disleal a henep tud ho brô:
Ar re zo bleinet ive ha dre ho urz reizet,
N'helhont beza didamhai nac a bec'hed kuitêt,
Ma na dhint ive feal da zerc'hel mad d'ho gher,
Ha da viret al leou ho deus ranket ober.
Eul lé great a-benn ratos a dle beza miret,
Ha ne helher hep habec hen terhi hep pec'hed;
Bras ha bian, hizel, huel, a dle sevem lé,
Nep hen torr a zo kablus, ha pa ve zo-kên roue.
Droug-eur vras a gouez ato war an dud hac ar vrô
A ziles eul lé great hen eun habec garô;
Doue, habred pe divezad, a zeû da gastiza
Hac ar mail hac ar mevel a ra hevelep-tra
Kalz skouériou war ghemend-ze zo bet ato guelet,
Kalz rouanez didronet, kalz bleinerien gwastet,
Kalz a re hizel ivo hac a vrôiou drastet,
Abalamour m'ho deveus ho gher, ho le torhet.
Mar fell deoc'h war ghement-se kaout tud, brôiou drastet,
Selhit piz oc'h dinevel evid-se holl guelet;
Niver tud ha brôadou a zo bet kalz drastet,
Dre n'ho deus ho gher henor hac ho le mad dalc'het.
Kalz rouanez Israel hac holl brôad ar Judée, *
En amzeriou tremenet a zo gwestl mad a-ze;
Evid amzeriou breman, mar fell deoc'h gwestlou hall,
Selhit oc'h Spagn, Brô-Saôs, ha rouantelez Gall......
Chetu kalz a zleadou eus re vian hac hizel,
Eus a ghemend zo bleinet gand re vras hac huel;
Guelhomp breman penaos a pec'h pep dén reizet,
Ma na fell dezhan ober ha kemend se miret.

*N.* Doua evid reiza mad ar bed,
Hen deveus bet benhan lakêt
Ha ra vras ha re huel,
Ha re vian ha ra hizel;
Re vras evid reiza bepred,
Re vian evid beza reizet
An urz-vad etâ a c'houlen,
Evid lakât ar reiz da rên,
Ma ve ar re vian hac hizel
Doujus, sentus oc'h re huel.
Evel-se he zeo kalz kablus
Nep-zo d'he vleinerien nec'hus,
An nep ho rendael a pep-tra,
O veza disent peûrvuia.
Hamsentus iva oc'h beh,
Ha kemend a ro gwal bah,

Da veza dizent oc'h lezen
Da henebi oc'h reizerien;
Kemend a zeû d'ho hankenia,
D'ho droug preseg, d'ho gwal vrûda,
Dreist pep tra ho gourdrous ha skei,
Doughen re hall da henkrezi,
D'en hem sevel en ho henep,
Lakât holl war tûherenep,
A zo atao evid nep her gra
Fazi dizeûr eus ar braçza.
Droug preseg roue, he reizèrez,
He walvruda dre c'hoaperez,
Ha dont da walvruda ive
Ar penhou-hall en he c'houde,
Doughen d'en hem sevel houtho,
Lakât ober brezel dezho,
Dinac'ha dezho ar gwiriou,
Dizalia paêa tailhou,
A zo bepred gwal bec'hejou,
Ker koulz hac an tuadenhou
Great a henep al lezenhou.
Ar goziaded, an dud hoaget,
Daoust pe houazed pe merc'hed,
A zo ive penhaduriou,
Hac a zellit pep henoriou;
Kemend-so yaouankoc'h beghetho,
A dle pep seùrd hazaoñez dezho,
Selaou gand doujançz ho lavarou,
Ha pa gomzhont serha ho ghenou,
Evid ober ho mad bepred
Eus ar c'hentelhiou gatho roet.
An dud yaouank-tâ zo kablus,
Hac eus a bec'hejou grevus,
Pa na soujhont ar goziaded,
Ha daoust pe houazed pe verc'hed,
Pa na zoughont dezho hazaouez,
Pa na selaouhont mad ho moûaz;
Pa na lakehont ket da dalvout
Ho c'hiuzuliou e pep darvoud;
Pa zeûhont, pell dioc'h ober ho mad,
Eus ho haliou fur ha deread
D'ho goapât, d'ober faë warnezho,
Ha da gomza divalo houtho.
Eur seûrd doare direiz da ober
Gand tud kôz hac en ho c'hever,
A zo eus a bers yaouankizou
Eur pers leûn a folhenteçziou,
Eun dra divalo ha kablus,

Hac eun dra meûrbed pec'hedus;
Pec'hed a bini he vbint gwastot
Breman, p'her bed-hall, hep mâr bebed,
Rac Doue ne lez ket hep gwana
An dismegançz direiz a ra
An dud yaouank eus an dud kòz
Her bed-man, p'her bed-hall ho do krôz.

*K.* Trohomp breman oc'h heil kevren, oc'h beil rum bleinerien,
Hon eus duman heraoc hanvet ar gloarèten;
Ar reman ho deus ive dleadou bras meûrbed,
E kever kalz re hizel, zo-kèn, holl dud ar bed.
Eur reizer a dle rena kemend-so dindanhà,
Dre-zo bleinerien Ilis ho deus holl da rena,
Rac an holl dud dindanho gand eun Doue zo lakêt,
Evid, hervez ar spered, ha gwir feiz bea bleïuet.
Rac-se ho deus da welet war re vian ha braçza,
War bleïnerien huela hevel re hizelha,
Kemend-so war an douar gand eur c'horf bac ene,
Dre ho c'hrouer a rank tremen habars monet d'on ée.
Dezho hepkén eo roet halc'hoëçziou an êenvou,
Ha n'helher nemed gatho digheri he zôrïou;
Dên, ha pa ve pap, roue, ha kenta impalaer,
N'helho hen êen treantı hep halc'hoeçziou sand Pêr.
Evel ma welhomp età, dlead eur bleiner Ilis
Eo reiza war an duoar kemend ho deus gwir feiz;
Holl gristenhien katholik 'zo dindan he houalen,
Hac he zlead eo ho bleïna bervez lezen gristen.
N'eus na barner, na roue, na reizer ken huel,
Na rank bemdez da vêra eus a dost pe a bell;
Bras ha bian he rank bleina en hend silvidighez,
He zlead-tà en hem hasten dreist hini rouanez.
Roue en he rouantelez hen deveus evid dlead
Dober reizen talvoudec evid bleina holl mad,
Bleina zo-kên bleinerien koulz hac ar re bleinet,
'Vid derc'hel en he stadou urz ha reiz-vad bepred.
Hoghen dlead ar penn kenta eus gwir Ilis kristen
Eo da rei da bep-unan gwir reiz ha gwir lezen;
Meçza 'dle ar veçzaérien koulz hac an holl dêuved,
Dre-ze holl dud an douar a sell houuthan bepred.
Belec zo-kên konfeçzour 'zo greot evid bleina
Ar braçza, an huelha, evel an hizelha;
Dreist pep-tra mar deo pastor, he zleid eo bleina holl,
Ha re vras ha re vian a dle reiza a stroll.
Ne deus età her bed-man gour beo na dle belec
Da veçza ha da rena e pep hoad hac habec,
He vicher en hem hasten war bep seûrd tud ha stad,
Hazalec map bianha betec he gòçza tad.
Prederhomp-età breman dleadou'r bleinerien,

Lakeat her bed gand Doue 'vid rena kristenbien,
Ho lavar 'vid ho rena hervez pep deolded,
Ho bleïna d'ar barados dre ar gwir lealded
Bleinerien great gand Doue da rena eneou,
Na dlehont ket en hem stroba gand bed nac he c'hraou;
E gra hepken eneou hac ho silvidighez,
E tleï beza ho spered hac hen nôz hac hen dêz.
Ne dlehont ket en hem hemel ous a c'hraou ar bed,
Nemed ractal he selfhent oc'h ene ha spered,
Rac neuse he tlehunt ober pep striv da zilaua
Ha da lakât war hein pep ober ha pep gra.
Rac-se, bleiner eneou a dle bea ato glân,
Santel bras dirac Doue hac henhan he unan,
Gwezeec c'hoas he tle beza hac hanamdec meûrbed,
'Vid galhout pep tra reiza hervez gwir lealded.
Santelez ha glaniez a zeré kalz hounthan,
Evid d'he Zoue kinnic hezançz a dle dezhan:
Bezhit santel e lavar, karghet e c'hlaniez,
Dre ma zhoun-me va-unan glân ha santel iwez.
O veza sakret din-me, a lavar c'hoas Doue,
Evid kinnic ar bara ha provou hall iwe,
C'hwi a dle beza santel, karghet a c'hlaniez,
Evel ministr da eun Doue leun a bep santelez.
Bleinerien an eneou a dle b za gweçziec,
Vid pep-tra gallout mèra atao e pep habec;
Rac ho micher eo rena tud dizisk ha disket,
Kelen ar re bizelha koulz hac huelha savet
Deski a dlehont d'an holl-dud hend ar silvidighez;
Dre ze ho tlehont gout kendia al lorgnez gand lorgnez,
Hac hanaout mad ar gwir hend a ra mont d'an eneou,
Bleina, kenderc'hel henhan bepred an eneou.
Kentelhia 'dlehont an holl dud, pedi kalz evitho,
Ho gourdrous pa fazihont, beza skouer-vad dezho,
Beza gwir hamerourien etre Doue ha pep gour,
Ha lakât iwe peoc'h etre pep henebour.
Heu holl oberou dhez, e pep gra mitulius,
He tlehont kentelhia c'hoas ha beza haketus
Da welet e pe gostez e tle beza'r fazi,
Evid lakât ar peoc'h hac unvan e pep ty.
Mar deus striv, heg ha dael etre hamezeïen,
Dleid eur rener eneou, dleadnu beleïen,
En da lakât ar peoc'h ha da unvania,
'Vid miret oc'h eneou dre ze d'en hem gollia.
En eur gher, e pep habec, ho dlead eo kuzulhia,
Diarben droug, mar ghelhont, ha d'ar mad hâlia;
Miret na vo direizet an urz-vad e netra
An holl dud huel hac izel ho deus da gheutelhia.
Chetu haze dleadou bleinerien ar spered,

Ha dra za sklear e welhomp n'eus ket a dud her bed
A ghemend n'a dlehont dreizho beza reizet, bleñet
Gwal-eur, droug eur ar braçza d'ar re ne vleinhont ket.
Gwal eür, goa, mil gwech goa d'ar bopl, d'ar bróadou
Ho dispris hac a zinac'h selaou ho c'hentelhiou;
Gwal-eur d'an dên avelec, daoust pe huel pe hizel
A rafé faë hanezho, a drô kein d'ho c'hentel.
Doue, heme Jeremu, ho felhao dihounthan,
En he gounhar dizeur he vezhint skoet ganthan;
Ne daolo mui warnezho lagad ha drugarez,
Dre n'ho deus 'vid beleien, ho-unan hazaouez.
Ne deo ket falhet dezho lezel en hem vleina,
Na diskouez ho goulıou d'ar re ho yac'hea;
Dinac'het ho deus belec ha tec'het dihounthan,
Dre ze me ho dinac'ho hac ho gwano breman.
Evid diarben gwal eur ker bras hevel henhez,
Kemherhomp eıà kentel digand belec hahez,
Ha na zinac'homp morçze goulen kûzul hounthâ,
En hon holl graou her bed-man, gra ene dreist pep tra.
Gra ene eo ar braçza eus a holl c'hraou an dên,
Hac ive an dieçza da zilura zo-kên;
Goûr anezhan he-unan na bell mad he reiza,
Evid mad her peûr-ober, belec a renk skoaçzia
Dreist pep-tra pa zeo kablus goûr a bec'hed marvel,
E tle buan moot d'he gaout hac hep dale re hell;
Mar fell dehan beza gwenhet ha kaout an drugarez,
Rac n'helher distaol dezhan eur seûrd fazi hanêz.
Gwir eo e c'hell ar pec'her beza gand Doue gwenhet,
Ha dre geûs klok ha gwirion kaout pec'hed distaolet;
Hoghen an dên avelec oc'h belec na drô ket,
N'hen deus, hervez pep doare, keûs klok na keûs hebed.
An dên età na dosta oc'h belec na kloarec,
Hoghen a belha aio e pep anızer, habec,
Na bell ket kaout ar gwir geûs en he galoun kablus,
Gand he galoun avelec he varvo avelus.
Evid-tà beza dinam, lezhomp en hem vleina
Dre renerhien eneou e-pâd buhez er bed-mâ;
Heulhomp mad ho c'hentelhiou, grehomp hervez ho lavar,
Evid bea mad her bed-man hac her beil-hall hep mâr.
Guelhomp goude kementan penaos he zeo pep dên
Kablus a galz pec'hejou ha grevus hras zo-kên,
O tinac'h he hazaoüez hac he sentidighez,
Da vleinerien he ene hac he silvidighez.

*N.* Pa zeo gwir hac hep mâr hebed,
Meçzaër a renk bleina dênved;
Dênved, dindan boan d'en hem goll,
A dle ha selaou, he heûlia holl:
Evel-se an dênved kristen

A renk selaou ho bleinerien :
Heûlia ho c'hûzulbiou bepred,
Dindan boan da veza kolhet.
Kemend-tà a zinac'h bepred,
Dreist pep-tra pa vez e pec'hed,
Kemher kuzul digand belec,
Hac a zinac'h e peb habec,
He selaou 'vid gwalc'h ho ene,
Na hell ket beza mad gand Doue :
He valc'hder her laka e tail
Da rankout ober lam ar bail,
Ha da grèzia he roghentez
E-pàd an holl hirbadelez.
Nep a zinac'h selaou belec,
Hac a ra faë e pep habec
War he gomzou, he ghentelhiou,
Hep mont d'he ghelenhadureçziou,
Evid heûlia he c'hoariou,
Ha mont kentoc'h d'he hebatou;
Nep a ra goab eus kuzul pastor,
Koulz hac a hini he gonfeçzor;
Nep a zispris ho frezeghenhou,
Hac a c'hoars diwar benn ho c'houmzou,
A ro d'ho c'henseùrd gwal haliou,
Evid ho distrei dioc'h offiçzou,
A zo atao meùrbed kablus,
Hac eus a bec'hejou gresus,
Ha tenha' rehont kalz droulaçz Doue
War ho c'horf ha war ho ene.
Nep a zroug lavar hanezho,
A hemban ar çziou' zo henho,
Daoust' pa ve gwir he lavarou,
Daoust e pa vhent a zo-kên gaou :
Mar klask drê heno noazout dezho,
Dirac an dud hac en ho meno;
Lakât warnezho da redet
Gwal-vrûd fall dirac tud ar bed,
Mont dre heno oc'h ho c'homzou
Da veza talvoudec d'an eneou,
Evel a hell ober bepred
Kemend ne dlint ket gwal vrudet ·
Ar seùrd oberou-ze a zo ato
Eus a bers reizet gwal divalo;
Dirac an dud hint gwal gaçzaüs,
Ha dirac Doue meùrbed pec'hedus;
Hac evid-se, her bed-man, p'her bed-hall
Ho devezo kalz kastis ha gwal.
Delhezuçzoc'h eo gwskoude,

A gastis hac a bep gwal ive,
An nep a deñ d'ho c'havailha,
D'ho c'hunnec'ha ha d'ho flemba,
D'ho skei, da c'hourdrous skei zo-kên:
An dra-zo a zelbit ifern yen.

*An Ilis a lavar hanaoñe*
*Da ghemend holl a ra an dra-ze,*
*Ha Doue a valhozo bepred*
*E peb-unan ar seûrd pec'hed.*

*K.* Beleïen a pep amzer a zo bet hazaoüet
Hen holl rouantelezziou ha brôadou ar bed;
Bete zo-kên hen Egipt, e brô tud divadez,
Eus bet atao evitho ar braçza hazaouez.
Roue Pharaon he-unan a ro d'heo madou douar,
D'ho hezomhon pendiçziec basta pep-tra' lavar,
Hac e-pâd ma ra paéa tailhou da bep-unan,
Ne fell dezhan kemheret digatho nep seûrd mân.
E lezen gôz Moisez eo ive bet urzet
Kaout evid ar veleïen hazaoüez bras meûrbed,
Ho douja e pep habec bevel an dud a stoc,
Beza bepred haketus da baea dezho deoc.
Doujhit Doue, a lavar, eus a greiz ho c'hene,
Ha doughit d'he velhen kalz hazaoüez ive;
Karlit a greis ho kalou an Doue ho krouas,
Ha na ziezhit morçze ministr deoc'h a roas.
Hen he gounhar he c'hourdrous kaçzât an dud divêz
N'ho deus ket vid beleien ar braçza hazaoñez,
Abalamour, hemezhan, m'ho devens disprijet
Beleien ho zamalhe da veza great pec'hed.
Evel-se Doue a lavar dehomp holl hen Aviel,
Dioual d'heskina belec nac a dost nac a bell;
Rac an heskin a danler her glis-se warnezhan
A ra d'he galoun gouli ha flem kalz anezhan.
Nep ho c'hâçza ham c'haçza, hac a denn va c'hounhar,
Hevel kemend ho dispris ham dispris-me hep mâr,
Hac evid-ze eun dervez me gastizo kalet
Nep hazaoüez da velec hen devezo nac'het.
Hoñaçzoc'h kastizet c'hoas e vo an divezed,
Hac hen devezo belec gwalvrâdet pe skoet,
Bete zo-kên grosmoler a henep he vleiner
A gavo henhan kaztis, a ilremeno hem c'hroñer.
Kalz skoüeriou a gwirionez, skoüeriou dizeûr meûrbed,
Zo bet guelet harhuet gand niver tud bleinet,
Gouda beza grosmolet henep ho bleinerien,
Hac o tonil a benn ratos d'ho gwalvruda bepken.
*Koré*, *Dathan*, *Abiron*, ha kilz re hall gathe
A denhas war ho fenhou ar malhos a Zoue,

Rac o veza grosmolet, gwalvrudet, tamhalhet,
*Moisez* hac *Aaron*, gand' douar he houhent lounket.
Pevarzec mil dên c'hoas a vugale Israel
O veza oc'h Moisez hac Aaron great kalz daël,
A houa gand eun tân gwasius devet beo buhezec,
Hac eus ho grosmol gwanet gand an Holl-Galhoudec.
Bugale direiz ive o veza kalz goapeat
Gwech-hall gôz eur c'hôziad, eun diouganer deread,
A houa gwastet a zoare gand haneval gouez
Hep eun taol en hem gavet evid se en ho zoüez.
Eur paotr mevel gourvenhus eus a roue Portugal
A zo c'hoas war ghemend-se evidhomp eur skouer hall;
Rac o veza herezus eus paotr ar rouanez,
Hep tamal da gaout 'vithi kalz re a garantez.
Ar roue, re vuhan da gredi, hep dale a varnas
Paotr rouanez da zèvi e beo hen eun tân bras,
Hac o veza great gori stard ha staid eur fourgnez,
He c'hurzas strinka henhi paotr leal ar rouanez.
Hoghen en he vadelez, Doue her mir dine'h pep gwal,
Hac a laka da zèvi en he leac'h ar paotr fall;
Rac 'vid lakât kasiza herez ar fallagr-mâ,
Hevel haliez, he lakeas tû gaër da huela.
Rac o veza bet kaçzet da c'houlen ar c'helou,
Gout a sevenet hoa eus ar roue an urzou;
Mail fourmer a grog henhan hac hen taolas hen tân,
Evid paea he c'hever ha dreizhan be-unan.
Evel-se he teû Doue da wana peürvuia
Ar re hizel en hem zao oc'h re huel her bed-mâ;
Ar re e gaou a damhal ho mailhou bleinerien,
Ar re c'hoas a zrougprezeg hac ar c'hrosmolerien.
Hevelep tra' c'hoarvezas gand herezed diboël,
Goude beza tamhalhet an diouganer Daniel;
Rac en he leac'h he houhent lounket gand leouned,
Hac an diouganer santel n'hen devoue droug hebed.
Eun dervez hen eur banvez, eur belec diboëlhed
En hem lakeaz da damal eun eskop bras meurbed (st Amgrone);
Ha daoust ma kriet hounthan da rei peoc'h, da devel,
He c'hazlavare houaçzoc'h betec an taol marvel.
Taol marvel a lavarhan, rac ne saleas ket
Da veza oc'h taol gwanet ha gand dourn Doue skoet:
Koueza a ra ker buan, hac a veac'h houe savet
Ne doa mui buhez henhan, maro hoa ha mighet.
Kemend-se holl a ziskouez ne dlear en hem sevel
Morçze henep bleinerien, nac a dost nac a bell;
Morçze dont d'ho gwal vrûda na d'ho zamhal e gaou,
Dindan boan tenha warnhan eus a Zoue an tretou.
Bezhomp-tâ holl hazaouus, va breudeür kristenien,
E kever han holl mailhou han holl bleinerien;

Bezhomp féal ato dezho, doujhomp-hi e pep-tra,
Traou disleal, pa na urzhont henep koustiançz netra.
Reis-vad ar bed a c'houlen ma ve ar re hizel
Atao doujus ha sentus oc'h re vras hac huel;
Nep n'her gra hen devezo kalz droulaçz a bers tud,
Hac a bers Doue he-unan kastiz bras ha gwal bud.
Rac-se n'hi holl, re hizel, senthomp oc'h re huel
Atao hac e pep habec, koulz e dost 'vel a bell;
N'ho zambalhomp e gaou, n'ho gwalvrudhomp morçze:
Dioualhomp zo-kên c'hoas d'ho grosmolat ive.
Bezhomp leûn a hazaoüez evid kemend hor bleîn;
Atao dare da ober ho hioulou hep ghin;
Dre heno n'hi a denho warnhomp benhos Doue,
Graou-vad an dud ho-unan hac ho benhos ive.

# KAN TRI-WARNHUGHEND.

### PEMPED GWRC'HEMEN DOUE.

*N.* Doue, goude hor beza holl mad kentelhiet
Ha dre ha bevare gwrc'hemen dehomp desket
Hon holl dleadou e kever hon holl gherend,
E kever hon holl mailhou, a zesk dehomp ker-kend
Dre he bemped gwrc'hemen hon dleadou holl
E kever hon hemez hac hor c'henseurd holl:
Rac-se he teû da zifen houzhomp hamâ
Noaza a doare hebed oc'h an neçza;
Difen a ra he heskina, he hankenia,
Derc'hel kaçzouni hounthan nac e flemba;
He zanta na rei taol evid taol dezhâ,
Ha nebeûtoc'h c'hoas dont morçze d'he vuntra;
Difen a ra c'hoas dre ar gwrc'hemen-mâ
Rei morçze an disterha skouer-fall d'an neçza;
Gwrc'hemen a ra kaout evithan karantez,
Pep kùnvelez, pep habaskted ha madelez.
*K.* Doue dehomp-holl a ghemen karet c'hoëc hon neçza,
Ha karet 'vel hon hini ivez he beadra;
Dioûal morçze gwrvenha ha eur-vad, he zanvez,
Na doughen falz-testem a henep he vuhez.
Dioûal da ober hounthan gaou a doaro hebed,
Diudan boan beza iva he-unan kalz gwanet,
Rac an droug great da neçza a gouezo, hac hep mâr
War an hini her grafo, pe zo-kên her lavar,

Nep hen devezo nac'het tra hebed oc'h neçza,
Pa eun dra roet da viret dinac'het kreon hounthâ;
Nep dre nerz pe droidel a laëro anezhan,
Oc'hpenn an dra trobelhet, pemp-hall a roi dezhan.
Mar hen deus noazet dezhan dre goms pe dre c'hevier,
He rank kovez he bec'hed, ha goude distcûler
He hano mad d'he neçza, an holl gaou great hounthan,
Dre he zrougpresegherez, o falz tamal dezhan.
Nep a noas c'hoas d'he neçza e tra pe a miled,
A rank ive dic'haoüa an holl droug hen deus grêt;
Ha daoust pe dre gaçzouni pe dre zièvested,
He tle atao dic'haoua eun dra pe dra bepred.
Na deus ket, heme eun tad, na gwale'h, na trugarez
Evid an nep na restaol gaou great oc'h an bentez
Her bed-hall pe her bed-man, habred pe zivezad (s[t] Augustin),
He ranko daskor ato gaou hen devezo great.
Hoghen 'vid beza dinam e kever an neçza,
Ne deo ket c'hoas haoualac'h daskor dezhan he dra,
Chom hep ober gaoû hounthan en he dalvoudeghez,
Hac he hespern he-unan koulz hac he holl danvez.
He garet a dle c'hoas e'hoêt bras ha kalounec,
He garet hervez Doue atao e pep habec,
Morçze dont d'hen dilezel a reac'h, hen bankemou,
Rac dre-ze e tilesfet ive Doue an Aotrou.
Rac, heme Job eun dervez d'he vignouned didruez,
Nep e poan hac en hanken a zilez e hentez,
A ziskouez mad dre heno hen deus ive kuiteat
Eus a Zoun an doujançz, gwskoude ken deread.
Va mignouned, hemezhan, hem hanken, hem hênkrez
Ho deus holl va dilezet, va c'huiteat didruez,
Dre spound rac va faourentez ho deus keïn dign troët,
Ker buan a stær e traonien o deus va zremenet.
Hoghen oc'h-se dioualc'hont, gand haoun oc'h keus warlerc'h,
Rac re haliez e c'herhu ma vez beûzet en herc'h,
Nep rac skourn hen deus haoun; rac-se, tud didruez
A dle kaout haoun ho-unan rac eun Doue leal ivez.
Hênvel oc'h ar waz-red-ze pelnn a heûllnont,
Pa gredhont beza starilta, heveldhi e kouezhont,
Hac eus a greac'h heurusded, evel eun herc'h teûzet
E reûz dizeûr he kouezhont hep harz na skôr hebed.
Keizet a rehont, hemezhan, e gwenoden distro,
Hac en ho c'horvighelliou, ho distro divalo,
He rehont meûr' gamhed goulho ha skôret war ghevier,
Hevel ar stær he-unan he penczehont oc'h reier.
Nep, heme ar fur Salomon, a zispris he neçza
Palamour d'he baourentez', ra pec'hed ar braçza;
Hogben atao he garet, daoust d'he holl diènez,
A ra beza gand Doue karet e gwirionez.

Nep a gàr mad he neçza a zalc'h ive kuzet
Ar pez hen deus kuzeta, hep morgz' her lavaret;
Ha dra heno e kendalc'h eus neçza karantez,
Ha warnezhan he-unan eus a Zoue madelez.
Evid karet mad neçza, an drugarez' zo ret,
Ma c'helho gour he-unan gand Doue beza gwalc'het;
Rac karet Doue ha neçza eo miret holl lezen,
Hac an nep mad her grmo n'eu hem golho biken.
Evid karet mad neçza ne dlear ket prederia,
Po hên a zo heneboür, pe migoon ar braçza;
Hoghen he garet atu heveldhan he-unan,
Ober mad ato dezhan bepred hac hep ehan.
Nep a gàr mad he neçza a dle c'hoas ivez
Gouzaon he holl fazıou hac he sempladurez;
Dioñal da varn ra vuan na gand re a hilter
He oberou, he gomzou, kemend a hell ober.
Goude krôs ha gourdrouzou, goude daël ha tapud,
Goude zo-kên heniganhou savet he touez an dud,
E tlear en hem bunani ha buan en hem glevet,
Pell dioc'h derc'hel kaçzoum nac ive droug hebed.
An nep a gaçza neçza, a lavar dehoup sand Jan,
Nep a zeû d'he heskina, d'ober dezhan poan;
Nep a zeû d'he hankenia, d'he rec'ha, d'he flemha,
A zo en dênvaligen ha no hoar ket ma zà.
Nep a lavar, hemezhan, he-man her sklerigen,
Hac a gaçza he neçza', zo tênval penn-da-benn;
Hoghen nep a gàr neçza zo leûn a sklerigen,
Hep kaout disterha gwal skoüer o nija war he benn.
Evid karet mad neçza, ne deo ket haoñalac'h
Karet dre c'her, dre gomzou, hoghen e pep leac'h
He garet a gwirionez en he holl oberou;
Dre-ze ho virer ato a Zoue gwrc'hemenhou.
Nep a gàr e gwirionez he neçza heveldhan,
No raio e nep doare na neac'h na poan dezhan;
Atao ha vezo doughet da ober trugarez,
Daoust pe ghel liez he c'halfe bea gwanet gand heutez.
Ret eo atao her gwenha, bea dehan trugarezus,
Daoust pe ghel liez he c'helfe en hem ober kalilus;
Ha pa ve kand gwech, mil gwech, a lavar dehomp Jesus,
He renkhomp beza kand gweeh, mil gwech trugarezus.
Ret eo ober trugarez atao e pep amzer;
Trugarez hen traou braçza evel hen traou disteraañ;
Ret eo kaout an drugarez a ra gwalc'h an ene,
Hep pini n'hellier direz rouantelez an êe.
Trugarez gwirion neçza a dle bea her galon
Habars beza lavaret gand eur ghenou gwirion,
Ha goude beza gwiriet dre oberou sklear,
'Vid poëlha aus ar galon ar menhos a lavar.

Ar gwir garantez kristen a dle beza hep neûs,
Hep morçze klask he c'houmid, ober ar mad hep keûz;
Ober atao gand menhos heûn hac ive glân bras,
Gand kunvelez, stoulded, a galon vad c'hoas.
Gwir garantez 'vid neçza a c'houlen hahez
Ma vhemp talvoudec dezhan gand hor madou, danvez,
Hahez zo-kên e c'hefju ma ranker he skôra,
E tail da goll ar vuhez ha da vervel gantha.
Hoghen mar difen Doue morçze flemha neçza,
He zanta, he bankema, noas dezhan e netra,
He tifen eur bâr muioc'h dont morçze d'he vuntra,
Na da rei dezhan ive gwal skoüer an disterba.
Ne deus netra beûzuçzoc'h na ker kaçzaûs her bed
Eghed na deo eur muntrer, eul lazer milhighed;
Gand Doue eo a bep amzer milhighet ar muntrer,
Ha gand ar bed he-unan, daoust ma zeo ken tener.
E derou kenta'n amzer, Kain o veza lizet
He vreûr Abel dre herez a houe buan kastizet;
Rac Doue kounheret bounthan a ro dezhan malhos,
Ha chetu kenta kastiz eus ar vuntrerien gôz
He varn a reas hep truez da gantrea dre ar bed,
Da veza gand pep-unan ha gand holl dispriget,
Ha d'an douar he lavaras dinac'ha he froûez
Da Gaïn, daoust d'he dravellou epad he holl vuhez.
Doue a daolas c'hoas pell-amzer goude-ze,
He valhos war muntrerien, pa lavaras dezhe,
A c'horhe menez Hebal, penaos eo milhighet,
Goûr, e kûz hen devezo he neçza gwal-skoet
Ar muntrou a bep amzer zo het gand Doue kaçzêt,
Gand c'hoersder a viskoas hen deus ho zamhalhêt;
Evel se dehomp he lavar Jesus hen Aviel:
Nep a laz a vo lazet, hac hep dale a bell.
Jerusalem, hemezhan, muntrerez dioughned,
Abalamour d'he muntrou a vo stard, stard gwanet,
Ha war he fenn e koüezo ar goad he deus skuilhet,
Hep beza c'hoas dre heno mad haoualac'h gwalc'het
Muntrer gand bed he-unan' zo ato kastizet,
Goad evid goad a c'houlen kend eghed bea gwalc'hat,
Ha dorojou an ênvou, heme an Abostol,
A vezo ato serhet oc'h ar muntrer direol.
Evid beza direbech e kever an neçza,
Ne ket haoualc'h da eun dèn na deûfe d'he laza,
Da noas dezhan, d'he c'haoua, henhan pe en he dra;
Ret eo dioual he ene, eus he holl dra'r braçza.
Hoghen ene a lazer hac ive a vuntrer,
Pa roer gwal-skouer d'he hentez ha d'an droug p'hen dougher,
Hac en ober dizeûr ze a zo eus holl muntrou
Ar braçza hac ar houaçza dirac Doue hou Aotrou.

Hevel-se Doue a zifen e derou kenta'r bed
Rei morçze da zên gwal-skouer nac hal fall hebed;
Rac nep a zoug dre houal-skouer he neçza e pec'hed,
A vo stard gwanet hac hep truez hebed.
Neûs truez hebed, hemezhan, evid ar gwal skouerier,
Ric ha rac he ne'haoño droug great dre he houal skoüer;
Goulen a rign diganthan ene evid ene,
Evid dand, dourn ha troad, ho c'hemend hall ive.
Ar bed, heme hor Salver', zo leûn a skouériou fall,
Ha daoust na hell kemend-se beza e doare-hall,
Gwal-eur, gwal-eûr gwskoude da nep a ro gwal-skouer,
Gwel-ve gand mean oc'h gouzoug beza taolet her stær.
Na vezhomp eta gwal-skouer da zèn hebed morçze
E dibri hac en efa, e komz nac e doare,
Rac, heme an Abostol d'he vreûr, nep' zo gwal-skoüer,
A bec'h henep he Zoue, Jesus-Krist he Salver.
Pec'hed benzus ar gwal-skouer' zo bet atao gwanet,
A viskoas da wirviken habaoue derou'r bed;
Hevel-se hor mam ghenta a zo bed stard gwanet,
Dre ma taugas d'ar pec'hed dre houal-skouer he fried.
Graghez Amalecited a zo bet holl drastet,
Palamour m'ho doa doughet tud Israël d'ar pec'hed
Doue a urz da Voizes ho gwasta, o laza,
Dismantra holl anezho betec an disterha.
Bugale Heli ive, goude ho gwal-skoueriou,
A raukas paëa re gher ho stoap, ho direiçzou;
Rac Doue, skouis oc'h ho guelet o veza ken direol,
Ho dismantras eun dervez e dremm an arme holl.
David, goude he houal-skouer, a hoüe kastizet stard,
Ha Jeroboam he-unan o veza bet trubard,
A denhas war he ghein dismantrou ar houaçza,
Dre m'hen doa d'he ghenvrois roet skoueriou ar falha.
Sand Per a hoüe tamhallet gand Jesus he-unan,
Dre ma zoa bet, hemezhan, eur gwal-skouer evithan;
Ret eo età kalz dioual ha teûler kalz a spled
Evid n'a rhor birwiken da zên skouer fall hebed.
Ret ve zo-kên diouerct tra ne ket difenhet,
Kenme'h eghed rei gwal-skoüer da dra, da zên hebed;
Pec'het dioc'h pep seûrd habec a helfe gwal-skoüeria,
Ha daoust peghen talvoudec he c'helfe dehomp beza.
Ha pa ve zo kên lagad, dourn hac ive troad,
Daoust pe gher ret bint dehomp, e renkhomp ho c'huitât,
Mar dlint gwal-skouer evidhomp ha mar grehout dehomp pec'hi,
Pe gatho mont d'an ifern eun dervez da zevi.
Kemend-se sklear a ziskouez he renkhomp holl dioual
Dioc'h kemend a zo gwal skoüer, dioual da rei skouer fall;
Rac an heil hac heghile a zo meûrbed gwalhus,
Hac a hell ober skouerier ha skoueriet kalz kablus.

Rac-se-tà, bezhomp strivand da dec'het hep dale
Dioc'h gwal-skouer, dioc'h gwal-skouerier, ha na rohomp ket ira
Gwal-skouer da zèn hon-unan; rac-se deskhomp breman
Penaos hac e pe doare e kouez an dèn henhan.

*N.* A-henep ar pemped gwrc'hemen-man a Zoue,
E zoar atao kablus ha pec'hedus ive,
Nan hep-kèn pa lazer pe pa vougher hurhe,
Daoust pe gôz pe yaouanc, bras pe vian he-ve;
Hoghen kablus hoar ha kablus bras zo-kèn,
Pa zeùher da veza habec eus a varo eun dèn,
Pe pa zeùher da ziverha dezhan he vuhez,
Dre re a boanhiou, a hanken hac a henkrez:
Pa zinac'her dezhan ar frealzidighez,
En he baan, he glènved, hac en he baourentez.
Dre hast ha mall, c'hoantât maro he neçza,
Dre gaçzouni hounthan pe evid kaout he dra;
He skei dre gounhar hac en he gaçzoum
He c'houlia pe derhi he hizih,
He vuntra, he ganha hac he vac'hagna,
Hen eur c'his pe c'his, digaçz maro dezhâ,
A deùfe hac hep màr hebed da veza
Evid kemend her grafe fazi braçza,
Fazi hac a ra atao kablus meùrbed
Henep ar pez en deus Doue gwrc'hemenhet.
Pec'hi a henep ar pemped gwrc'hemen
Eo ive lakât re kounhar en he benn,
Beza froudenhus a re en hem dàna,
En hem gounhari re holl oc'h an neçza,
He gaçzât ha derc'hel droughiez hounthan,
He pep habec ober rebechou dezhan;
C'hoerguus en he ghever, klask en hem venja,
Doughen zo-kèn re-hall d'ober an dra,
Kenderc'hel her galoun c'hoand heskina,
'Vid dèn skiandchus, 'zo pec'hed ar braçza.
Pa vez bet gand hurhe krôs, strif hac hemgan,
Chom re'ir amzer e kaçzoum honothan,
Dinac'h komza hounthin, trei heud diwarnhan
'Vid miret d'en hem gaout drem ha drem ganthan;
Dinac'h ober vail dezhan e pep habec,
Daoust ma c'helfet ha ma zoar gallmudec,
Ober dismegançz warnezhan, he zispen,
He damhal e gaou, he zrong-prezeg zo-kèn,
A ra beza kablus ha re pec'hedus
A henep pemped gwrc'hemen Doueùs.
Beza re chalus en he hioulou,
Re strivand evid ierhi he c'hoantou,
Re rec'hus gand he dud hac he bentez,
Ra bankenius o veza e dienez,

Beza re hazrec'hus, re c'hined ivez,
Pa herhu an disterha henebiez;
En he hazrec'h teuler malhos Doue war aun dén,
Ha pa ve warnezhan he unan zo-kên,
A zo bepred eur pec'hed diskempen,
Henep Doue hac he hemped gwrc'hemen.
Kablus hiar c'hoas ha kablus bras ive,
A henep ar pemped gwrc'hemen a Zoue,
Pa bhouler reüz da eun dên benhag,
Ha pa va a zo-kên ar braçza falhagr;
Pa huuler reüz d'he hanevaled,
Pe da eun dra hall gant'han perc'henhet:
Dont d'en hem vengi he-unan eus he neçza,
Doughen re hall d'en ober, pe eus he dra,
Ober droug dezhan pe d'he haneval,
A ve atao eur pers dizeûr ha fall.
Hughen, ar pers falha ha dizeûrha
A hell eun dên da ober war ghemenâ,
A ve dont da rei d'he neçza hoüal skoüer,
Ha dre heno e pec'hed hen teûler;
Dont da veza habec pec'hed evithan,
Ha zoughen, he lakât da goueza henhan,
Pe dre gomzou he ha divalo,
Pe dre he hieçziou gadal ha dizolo,
Pe dre harweçziou ha ghiçziou benhac-hall,
Pere a zoug neçza da goueza her fall.
Eus ar pec'hejou dizeur-man he zeo kablus
Pep dên falhagr ha pep kristen gwalhus,
Pini o tinac'h mont d'an offiçzou
D'ar Goueliou bers ker koulz ha d'ar Suliou,
A drein d'he heûl d'an hebatou, korolhou,
D'ar c'hoariou gwalhus, d'ar gwal strolhou,
D'ar c'hoariou kilhou, d'ar redadegou,
Da redet ar parkeier pe ar c'hoajou,
Evid klask froüeçziou hepkên, luçz pe neiçziou,
Hac evid mont c'hoas d'an tenhadegou,
Da redet ar vrô e baleadenhou,
Eleac'h mont d'an ofern ha d'ar gwsperou.
Dinac'ha trealzi an dud reûzeûdic,
Ha pa helher ho diboanhia prestic;
Kelen ar re dizisk, ho c'hentelhia,
Rei kûzul vad d'ar re ne houzhont netra;
Deski dezho hend an êen hac ar vertus,
Kemend zo ret 'vid bea hetus ila Jesus;
Diboanhia ar re hankeniet ha klân,
Ha pa renkfet zo-kên kemeret kalz poan,
Da viana pa gaver an habec,
A zo atao dirac Doue kalz talvoudec.

Beza diegus e kever an dra-ze,
A ra eur c'hristen kalz kablus dirac Doue;
An diegustet-se a ra peb dên
Kablus henep ar pemped gwrc'hemen.

### Prederenhou.

*K.* Muntrerien, muntrerezed, deoc'h e komsign bremâ:
Kouhnit mad penaos ifern' zo great 'vid ho trasia;
Lezenhou Doue hac Ilis ha lezenhou ar bed,
En hem gleo war ghemend-ze, n'en hem henebhont ket.
Penn muntrer a rank kouëza dindan benfec barner,
Dindan lealded eun Doue he ene a flastrer,
Ma n'hen deus habars mervel bet eur glac'har founhus,
Ha goulenhet trugarez eus he vuntr oc'h Jesus.
Eus muntrerien an niver a zo re vras her bed,
Hac evid beza muntrer, laza korf ne ket ret;
Rei ar maro d'eun ene dre hali, dre houal skoüer,
A zo dirac drem Doue hep mâr beza muntrer.
Oh! hen' zo bras an niver eus ar seûrd muntrerien!
He mahint e ker bras niver e touez ar gristenhien,
Hevel gruc'helhou merien a weler her parkou,
O treina dre ho gwal skoüer d'ho heûl an eneou.
Hac evid gwir, mesir mesvier a zo bepred muntrer,
Ha mesvierez' zo ive atao eur vuntrerez;
Eun dên boazet da douet a zo ive muntrer:
Kemend holl a ro gwal-skouer' zo muntrer, muntrerez.

*N.* Eun dên lic, eun drougprezegher,
Ha plac'h doughet d'al lighentez,
Korolher dre bleg, korolherez,
A zo muntrerez ha muntrer.
Eun dên dibed a zo muntrer,
Eur gaouiad koulz ha gaouiadez,
Trèzenher ha trèzenherez,
A zo muntrerez ha muntrer.
Redet c'hoariou hac hebatou,
E-leac'h beza hen offiçzou,
Da Sùl C'houel beza labourer,
A zo ive beza muntrer.
Breûr kristen, c'hwi a zo muntrer
O tinac'h kelenhadurez
A rear e kador ar wirionez,
D'ar Sùliou ha d'ar Goûelhou berz.
Hên a zo eta kalz a vuntrerien
War an douar e touez ar gristenhien!!!

Ha, muntrer oc'h va breûr, muntrerez va c'hoar,
Pa zitrohit eun ene benhac eus ar c'hloar,

Hac e leac'h skoüer vad d'he c'haçz d'ar baradoz,
P'he zreinhit dre skouerfall gheneoc'h hen ifern klôz.
Muntrer pa hèfer en hostoleriou,
Muntrer pa roer da hefa e koulz en offiçzou,
Muntrer d'an hosiis ha d'an hini
A gaçzhit gheneoc'h da hefa dy.
Muntrer hoc'h d'ho c'hene dre ho loùntreghez,
Muntrer d'er re hall dre ho hieçziou divez;
Muntrerez evid kalz, mar doc'h eur vesvierez,
Muntrerez d'ho eneou dre ho koual vuhez.
Muntrer oc'h dên he dre ho lighenteçziou,
Muntrer gand ho tehod, muntrer en ho selhou,
Muntrer en ho kaloun, dre galz gwal hioulou,
Muntra' rhit ho c'hene ha kalz hall a eneou.
Muntrer bras hoc'h ive, dên hep feiz na reiz,
O chom hep senti oc'h urzou Doue hac he Ilis;
O tec'het dioc'h Pask ha Sakramandchou,
He zoc'h skoüer ha skôl-fall d'an eneou.
Ha c'hwi, korolher ha korolherez,
O vont d'ar c'horol ken haliez,
Dreist pep-tra hen nòz, da Sûl pe da bemdez,
He skouerhit ive fall bras ho hentez.
Korolha, c'hoari d'ar Sul ha d'ar Gouehou,
Eleac'h en hem gaout hen offiçzou,
A zo atao rei kalz goual-skoueriou
Ha muntra kalz a eneou.
Muntrer hoc'h drougprezegher,
O lovaret meûr a c'hevier
Eus ho preûdeur, ho neçza,
O koll ho hano mad dezhâ,
Tec'het dioc'h kelenhadurez
Great d'ar gristenhien hep Sûlvez,
A zo hep mâr beza muntreûr
Dezhan he-unan ha d'he vreûr.
Bleiner tenn, Sûl-C'houel ha pemdez,
C'hwi zo muntrer fall d'ho c'hentez;
O terhi hevel-se Sûl ha Gouel,
He kouezhit her pec'hed marvel.
Kàr-rener dizeur, haheûrted,
C'hwi vezo eun deiz kastizet
Her bed-man pe her bed-hall,
Rac ho c'hober a zo re fall.

*K.* Hèn' zo età her bed-mân niver bras muntrerien,
Oc'h pere' koüzo truez, daoust ma zhint kristenhien;
Rac o vantra her ghiz-se betec heûr ar maro,
He rankhint eus an ifern gouzaon'-r poanhiou garo.

---

# KAN PEVAR-WARNUGHEND.

## CHOËC'HVED HA NAVED GWRC'HEMEN DOUE.

*N.* Haman, kristen, hem'eus hezom kalz furnez
Evit kûzet an droug oc'h nep n'hen hanavez :
Gwskunde evel ma zeo an darn-vuia
E pep amzer doughet d'ar pec'hed direûr-mà,
N'hellan ket tevel krenn nac hep lavaret gric
Eus eur pec'hed ken heûzus, ken diaoulic :
Gand hevez eû he komzign hanezhan,
Hac evid sklerigenha mad mar ghellan,
Eun darn vras a goustiançzou re gibius.
Eus eur pec'hed ken dizeur ha ker grevus ;
Eun darn hanezhu dre zwiçzieghez,
Hac an darn vraçz, siouas, dre zroughiez

*K.* Ar c'hoëc'hved hac an naved gwrc'hemen 'a Zoue
Evidhomp gand hor C'hrouer diskenhet eus an êe,
A zo great evid doughen kraonadur skiandchus,
Da zioual diuc'h lighentez, pec'hed ken hargruzus.
'Vid hon doughuu, me lavar, d'ober atao brezel
D'ar pec'hed a lighentez, pec'hed ken diçzervel ;
Pec'hed atao henebus d'ar vertus a c'hlaniez,
Pec'hed e pini, siouas, e kouez kalz tud haliez.
Eun darn vras dre zalhentez, lod dre falhagriez ;
Re ghenta dre na houzhont pris vertus glaniez,
Ha n'hint ket haoualc'h strivus 'vid en hem ghentelhia,
Rac-se ho diwiziegliez a zeû kalz d'ho fazia.

An heil rum a hanavez ar pris eus ar c'hlanded,
Ha n'ho deus ket ar galon da zont mad d'he auret;
Ha daoust ma c'hanavezhont hudurnez pec'hed he,
Hini ato dezhan doughet ha beter maro mic.
An heil rum hac heglide' zo arao re gablus,
Ha dre ho lezireghez hac ho zechiu gwallhus;
Kemelhomp-tà hanezho en eur hrederia
War ar c'hoèc'hved ha naved gwrc'hemen Doue bremâ.
Ar ghenta dehomp a lavar dioual d'ober morçza
Netra henep ar c'hlanded e disterha doare,
Na dre c'her, na dre ober, dre seil na dre luegziou,
E nep leac'h, e nep habec, nac e nep amzeriou
An heil a zifen houzhomp zo-kea an hioulou,
An disterha c'hoand pec'hi dre al lighenteçziou;
Urza' ra da bep unan pellàt buan diouc'h spered
Bianha koûn lighentez, hac hep dale hebed
Disterha râd ha menhos pec'hi dre lighentez,
Mar chomhont reir her galon ha gand plijadurez,
A ra an dén kalz kablus ha kablus bras zo-kén
E kever he gousnançz, Doue, he zion gwrc'hemen.
Hevel-ze Doue a zifen dre'n diou gwrc'hemen-mâ,
Oc'hpen hepken an ober, c'hoas ive ar c'hoalna;
Kemend a hell-ia louza ha kaloun ha spered,
A zo e fead lighentez gand Doue krên difennet.
Oc'h Doue hepken e selhe difen pec'hed menhos,
Difen ar gwal hioulou kuzet e kaloun klos,
Rac hén hepken he-unan a hell guelet sklear
Her plegou eus ar galoun, hac he c'homlia hep màr.
Ne diôs tra kuzet hounthan, guelet a ra pep-tra,
Hel leiou an tenvalha hevel her re sklerha;
Dre-ze gwelet ar galoun a zo splân evithan,
He zaoulagad lemm skedus, a lenn hep poan benhan.
Abafamour d'an dra-ze eo he tifen a grenn
Menhoçziou fall ar galoun, gwal hioulou ar penn,
Dre he naved gwrc'hemen a brederhomp hanâ,
Dindan hoan a galz kastiz her bed hall p'her bed-mâ.
Prederhomp età starthe war al lighenteçziou,
Ha gwelhomp mad penaos he louzhont kalounou,
Penaos ar gwal menhoçziou, koulz a gwal oberou,
A hell ober dén kablus ha laza eneou.
Eun darn dud-zo ken diask, ken habif, ker stoufet,
Na greihunt beza pec'het a heup ar c'hlanded
Nemed goude bea great, lavaret tranu direiz,
Pe goude beza kanet kalz a werçziou liskis.
Evid beza, hemezo, kablus henep glanded,
E vo ret beza great, lavaret pe selhet,
Pe selhaoûet diana tranu divalo, mezus,
Pe goude beza great oberou hargarzus.

Ar menhos hac an hoûl, hervez ma leverhont,
N'hint kên-tra nemed avel, ha droug hebed ne rehont;
Ha goude beza koûnet pell ha gand levenez,
E tremen lik en hem gredhont c'hoas leûn a c'hlaniez.
Hoghen deskhont hall hanno pentos he c'hell eun dên
Beza kablus haliez dre ar menhos hepkên;
Kablus a bec'hed grevus, pec'hed zo-kên marvel,
Dre ar menhos hep hiaul hac ive hep ar sell.
Guelhump breman pentos e c'hell età pep dên
Pec'hi a henep c'hoec'hved ha naved gwrc'hemen;
Goude-ze nin a welo, 'vid en hem ziarben,
Ar gwalhou a denn gadal dro heno war ho benn.

*N.* Kablus hoar henep 'daou gwrc'hemen-mâ,
Pa zeûer da lavaret pe zo-kên da gana,
Komzou lous ha gadal, gwerçziou lic, divalo;
Pa rear danevelhou mezus, ro dizolo,
Pa selher gand re a zebron oc'h eun dra,
Oc'h tud, hanevaled, taolenhou, fors petra;
Kemend a hell dihuna hen dên menhos fall,
A zo evithan pec'hed ha re vras gwall.
Ober traouigou mezus ha gadal,
Ganthan he-unan pe gand re hall,
Ne deus fors pe gand tud pe gand loêned,
Evid nep her gra a zo gwal bec'hed
Hoghen deski da re hall ar seûrd hieçziou,
Ho doughen dre ho skouer d'ao hevelep çziou;
Tenha hurhe benhac her pec'hed,
Dre he halhou fall ha direized,
Dre he zoareou divalo ha mezus,
Dre he gomzou laosk ha korvighelhus,
He redia da goneza her pec'hed,
A zo eur fazi ar braçza bepred.
Lenn pe zelaou zo-kên lenn dre he ratos,
Levriou lik ha gadal karghet a draou faos,
Pere, o tihuna ar gwal dechou,
A drem nep ho selaou hel lighenteçziou:
Evid ober daêl pe evid goghea,
Rei pokou gadal pe ho aotrea,
Ha dreist pep-tra pa rear hieçziou divalo,
A ra dên kablus a bec'hed bras aiao,
Ha dreist pep-tra pa rêa e kalaun lighentez,
O venhoçzia mont hirhoc'h e falhagriez.
Dirac an dud en hem zerc'hel diskempenn,
Hac o kaout neûze hioulou fall her penn;
En hem derc'hel e tail direis dirazho,
O veza gwisket e doare divalo,
Beza habec eus a honal hioulou dezho,
Dihuna her ghis-se gwal dechou benho;

Klask habec da bec'hi dra lighentez,
Hevel gwal strollion an dud divez,
Hevel c hoas korolhou nôz hac hebatou,
Chom re bell e kûz da c'hrac'hi daou ha daou;
Ar peon-ha-peno eire maouez ha goas,
A zo bet habec pec'hed a viskoas.
  Menhoçzia aher pec'hed lighentez,
Daoust pe evid eur goas pe eur vaoüez,
Evid eun dên ha plac'h yaouank ive,
A ra atao kablus bras dirac Doue;
Derc'hel a benn kreizon e menhos fall,
Hep klask distrei he spered oc'h traou-hall;
Preileria gand plijadur en he huvreou,
A vez bet hen nôz pe en he gouskou,
A zo atu dirac ar goustiançz
Pec'hed hac a deun a Zoue an droulançz;
Hac evil lavarei a gwirionez,
Pep pec'hed lik a ra daonedighéz,
Kemend her gra dre râd ha ilre venhos,
Hac her pelha ato dioc'h barados;
Kemend a zo doughet d'al lighentez,
Hac a ghendalc'h henhan e pâd he vuhez,
Ne gavo d'he ene goude maro,
Nemed ifern yên a kastiz garo.

Hac evid gwir:

*K.* Ifern a zo eun hisfound, eul leon karghet a dân,
Henhan e kouez a steron bemdez mil hamprefan,
A bero ar c'hablugza hac heüzugza ivez
Eo an dên lik triboelhet gand he likaouerez.
  Ar vhoez leûn a lighentez, bohez lous ha lôr-vuhez,
A vo strinket en ifern gand he holl lighentez;
An ifern a vo liden meuher likaouerez,
Ma na zeû kend ar maro da zilezel gwal vuhez.
  Hen ifern e vo taolet pep likaouer heûzûs,
Loemach, chatalerez, ha pep-tra holl mezus:
Hena he ranklunt disken evid beza drastet;
Ma na guitahunt lighentez he vrezlunt holl daonet.
  Dên lik gantheu he-unan ha lik gand ar re-hall,
A zo eur luez ar falha ha dreist holl luezziou fall;
Haoulrier hac huoultrierez, gadal ha gadalez,
A luêl ive d'an ifern, ma na guitahont gwal vuhez.
  Difloura merc'h pe vatez, ha neûs fors zo-kên piou,
Pep lighentez gand karêz a gaez d'an ifernbiou;
An holl demeziou kûzet, demes hep beûredgi
A ra d'ar re zo kablus hep mâr en heu zaoui.
  Kemend ho deus ho ghenou lous gand lighenteçziou,

Kemed a zo divezed' zo-kên en ho selhou,
Kemend a zoug ho hentez dre likaoüerez foll,
Da goñeza e lighentez, a renko mont da goll.
Kemkeret c'hoas plijadur o selhou gadalus,
Selaou he gannoüenhou zo beza kalz kablus;
Kana ivez he-unan 'vid likât levenez,
Zo e iaid en hon lakât da ober gwal divez.
Lakât re-ball da gmuna dre he zoareou lik,
Ha dre heno da goueza e pec'hed lous ar c'hik,
Ha dre wiskamand purc'hel rei menhos fall dezho,
En ankla mont d'an ifern evid leski gatho.
E doan c'her, likmuérez, mar kendale'her henhi,
A gaçz war hiñ d'an ifern evid henhan dèvi,
Hac evid beza gwanet epâd hirbadelez,
Chetu divez ar gadal hac he holl lighentez.
Diskolhit tà, breür kristen, dioc'h pep lighenteçziou,
Ma na fell deoc'h eun tlerviz disken en ifernhiou,
Rac eur wirionez eu, Krist en deus lavaret;
Evid dèn lik, likiouez, n'eus barados hebed.

*N.* Ne deus her bed nep seurd pec'hed
Dioc'h pini he tlefhemp tec'het
Gand mui a hast hac hac a hevez
Heghed dioc'h pec'hed lighentez.
Doue a bep amzer hen deus he zrastet,
A viskoas eo bet hounthan kounharet;
Hor C'hrouer dre hiüz ha kaçzouni hounthan,
Hen deus laosket kalz gwalhou war ar bed-man.

Gand dour livaden eo bet beûzet,
Abalamour d'al lighentez,
Ar bed holl, he falhagriez,
Ha kemend a bioa bet ganed.
Dre dân an êen hen deus pulhuc'het
Kærlhou kaër, hoghen kablus meûrbed:
Sodom, Gomorh ludhet ganthan,
A zo testou mad a ghememan.
Mil ha mil dên hen deus drastet
Abalamour d'al lighentez;
Mil ha mil broad hen deus dismantret
Evid kastiza likaoüerez.
A Vinjamin an oll lignez,
Hep truhez a gaçzas da ghêd,
Evid kastiza ho lighentez
Ha beza da viken skoüer d'ar bed.

Mar deûs c'hoas gwalhou her bed-man,
Mar deûs war an douar gwastadurez,
Kredhomp eo peun habec a ghememau
Eus ar gristenhien al lighentez.

Mar deus en hon touez kemend a hoüalhou,
Kemend a ghernez hac a vrezelhou,
Lighentez eo penn habec a ghemend-se,
Hac evid diarben ar seûrd gwalhou-se,
Leverhomp kalounec hor meâ kulpâ,
Ha bezhomp heviziken glân a pep tra.

---



# KAN PEMPED-WARNUGHEND.

## SEIZVED HA DECVED GWRC'HEMEN DOUE.

*N.* Ar seizved hac an decved gwrc'hemen a Zoue
A c'hroûnhan haman hevel c'hoec'h ha nao ive,
Dre m ho deûs hevel an diou-man ivez
Ilentrezho kalz a hevelebeghez :
Dre ar seizved gwrc'hemen eo difenhet
Mac'homma ha derc'hel d'he neçza tra hebed,
Ha dre an decvet eo berzet da bep unan
Karet e pep tra he neçza heveldhan,
Dioual meulnoçzu dre zoslealded,
Na perc'henha diwar he goust tra hebed.
*K.* Laeronçzi a bep amzer' zo bet lakeat gand Doue
E renk braçza torfedou ha dismegançz ive :
Milhighet a viskoas koulz a da warviken,
Na laer nic he laeronçzi ne dahint d'an éen biken.
An Abostol a lavar e zeo serhet hounthan,
Koulz hac oc'h ar skraberien, preizerien heveldan,
Holl dorojou barados, ha ne halho bikên
Treanti ai pors salo gand skrabaden hepkên.
Hen heurusded an éenvou n'hel bea dighemeret
Nac al laer, nac ar mesvier, na dên falhigr hebed,
Na dên lik, na kontamher, malbeçzer, na skraber,
Na troûl-lher neçza, trobelher, na preizer.
Pep skraber a vo barnet hervez lezen Doue,
Gwanet gand braçza kastiz, heb truez hac a zoare ;
Hoghen dibourc'her ilis, saotrer traou sakr, santel,
A vezo gwaçzoc'h gwanet eus he bec'hed marvel.

*Baltazar*, *Antiokus*, *Heliodór* ive,
Ker koulz ha *Lizimakus'*, zo skoueriou bras a ze,
Rac holl ho deveus kavet, houngzi, braeza kastiz,
Goude beza dibourc'het tranu sakr, madou ilis.

A viskoas laër an ilis ha skraber he danvez,
E-pâd buhez hên deus kavet goude-ze kalz henkrez;
Ha daoust d'he holl laëronçzi ha d'he skraberegziou,
O vervel hen diênez ha gand kalz hunkenhiou.

Hoghen ar pez so houngza hel laër hac her skraber,
Eo na fell dezhan morçze gwir bunjen ober;
Dibaod eo e gwirinnez guelet ar skraberien
O tilezel skraberez, o laskor laëraden.

Heil hac hebên gwskoude zo ret 'vid bea gwalc'het;
Hac chana da laërez ha restaol tra laëret:
Ret e ve c'hoas d'ar skraber 'vid beza mad gand Doue,
Lamhet piz eus e galon pep huuul disleal ive.

Rac Doue dre zaou gwrc'hemen a zifen laëronçzi,
Ha dre an dislealded tra neçza hioüli;
Rac hioulus disleal koulz hac al laër touet,
A zo dirac drem Doue kablus bras a bec'hed.

Al laër a zo ker kablus, na deûs ket evilhâ
Na gwalc'hag, na trugarez, hep restaol d'he neçza
Ar madou gwal ghemeret diwar he goust dalc'het;
He bec'hed hep kemend se n'hell ket beza gwenhet.

C'hoantât gand dislealdet ar pez so d'ar re hall,
A zo ive eun ober hac ober meurbed fall
Evid pini hioülus a vezo stard drastet,
Her bed-hall goud'he varo, ma n'hem zifazi ket.

Beza dleour hep c'hoanteghez da baea he zleou,
Ha pa ranker da neçza nac'h hounthan he vadou,
A zo eun ober kablus hac eus ar c'hablucza,
'Vid pini he vo gwastet her bed-hall p'her bed-mâ.

Gaou nep hen deveus great pe lavaret ober,
Dre hali, galboudeghez, pe hepken dre he c'her,
A zo beza kalz kablus ha ker huuas hac eul laër,
Hac her bed-hall a vezo gand eun Doue gwastet kaër.

Loden-ta ar mac'houmer a vezo ifern yên,
Ma na restaol kend mervel ar gioü great oc'h map dên;
Kemend a ra oc'h nessa koll, gaou, dre he ratos,
A ranko mont d'an ifern da zevi deiz ha nôs

Oh! hên zo bras gwskoude niver mac'houmerien
Pere e ra kalz nôas d'ho breudeûr kristenien,
Ha dre ho mac'houmerez, ha dre laëronçzou,
Ha gaoü hunho ho-unan, dre ho gwal hioulou.

Ne dahint biken d'un éeuvou, ma na restaolhont ket;
En ifern war ho fenhou e vegzint hall tadet
Ma na chanhont buan ho mac'houmereçziou,
Ha mar lezhont e kalon ive gwal hioulou.

Menhoçziou fall ar galon ha pep hioul disleal,
Dirac Doue' zo hargarzus hac ive oher fall;
Guelet a ra gwal menhoz hevel gwal oberou,
Gwal menhoçzier a dimlal koulz hac he houal c'hraou.
An niver eus al laëron, niver mac'houmerien,
A zo, siauas, kalz re vras, 'vel gwal hoiolerien;
Klaskhomp-tà ho digreski, o c'hober d'heo guelet
Penaos en hem c'huear kablus eus a eur seurt pec'hed.

N. Diwar goust re-hall gwal ghemheret
An disterha tra zo difeubet;
An nep her gra zo-kên diwar hèr,
A dremen atao evid laër,
Hac en hem c'hra kablus bras dre ze
Heuep an daou gwrc'hemen-mâ a Zoue.

C'hoantât kalz, kemheret nebeûd,
Ha pa na ve nemed eur skeûd,
A zo atao beza ker kablus
Evel pa vet bet kalz noazus,
Ha dreist pep tra pa na ve ket bet
Hen he c'halloud muioc'h kemheret;
Doue pini a wel guelet kalounou,
A varn ar menhos evel oberou.

Gand falz poeeziou ha gwalenhou
Gwerza, rei marc'hadoureçziou;
Ho frena gand poëçziou huel,
Ho gwerza gand re-hall huzel,
A zo eun dra kâr d'ar pec'hed marvel,
Hac a ra bnon d'an eneou mervel;
Rac eur falzentez vras eo kemend-se,
Hac a ro laul ar muro d'an ene.

Gwerza marc'hadoureçziou fall,
Hevel pa vent koulz a re-hall;
Gwerza kerhuc'h eghed na dalhont,
Neheûnec'h eghed na brizhont,
War digarez ma roër kalz a amzer,
Pe abalamour diarauc ma paër,
A zo galvet e pep amzer
Beza mac'houmer ha laër.

Prena digand eun dichoüeçziec,
Pe zo-kên digand tud hezomhec;
Lakât da dalvoud ho dic'houçziegher,
Ha gounit kalz diwar goust o danvez,
Ha war digarez ho hezomhou,
Ober hounho kalz re a c'baou;
Gounit her ghis-se diwar ho c'houst kaër,
A zo beza ato skraber ha laer.

Prena atao re varc'had mad,
Rei mounis fall e reiz re vad,

Hanavaled gwalhet ha gand çzi,
O rei da gredi n'ho deûs hini;
Prena traou a houzer laëret,
Ha rei leac'h ive d'ho c'huzet;
Halia bugale da laerez
Diwar goust ho zud pe ho bentez;
Dougen eur mevel pe eur vatez
Da laerez eur mestr pe eur vestrez;
Houal ghemeret diwar goust labour,
Hevel a ra meûr a vicherour,
A zo bet atao e pep amzer
Beza re vac'houmer ha re laër.
  Eur micherour a zo ato skraber,
Diwar goust re-hall tra benhac pa ghemher,
Hevel bed, neûd, hen, mezer koulz a gloan,
Pere a zo bet holl fiçziet henhan;
An nep a zalc'h diwar goust he labour
Oc'h tud pinvidic pe zo kên paour,
Nep goude beza great labouriou fall,
A glask dont d'ho c'huzet oc'h ar re hall;
An nep a zalc'h arc'hand ha trenu kavet,
Pa vez ar perc'hen mad hanavezet,
A zo ens a neûze, hep mâr hebed,
Eur mac'houmer bras hac eul laer touët.
  Ober gaou oc'h he hentez,
Beza zo-kên habec ivez;
Drasta he vadou, he loëned,
Hêa he-unan pe he zênved;
Breçza dezhan he zrevajou,
Terhi gwez en ha jardrinou,
Kemheret dezhan keûneûjou,
Kerkoulz hac ivez he froueçziou,
A zo beza laër pe laërez,
Hervez ma zoar paour pe baotrez.
  Koll amzer a didaloudeghez,
Hac ober koll iva d'he hentez;
Ober fall c'hoas he vicher,
Dre mad ne hanavezer;
Koll labour he neçza,
A zo ober gaou hunnthâ,
Beza kablus hevel laër,
Ha beza kalz mac'houmer.
  Pa vezer lakeat da ober rann,
Chom hep rei he damm da bep-unan;
Ober braçzoc'h loden ar c'henta,
Rei d'an heil al loden vianha,
A zo beza kablus kefranher,
Koulz eo lavaret he ve laër.

Pa vezer karghet da werza hen eur stâl,
Gwerza eun dra mui eghed na dâl;
Rei d'he vignouned marc'hadourez
Diwar gousi he vesir pe he vesirez;
Rei d'he gherend pouez re vras ha re huel,
D'ar re-hall pouez bianhoc'h ha re hizel,
A zo beza skraber ha mac'houmer,
Koulz eo lavaret he ve laër.

Laër eo ive hep màr hebed
Nep a ro uiz da hoüal ghemeret,
Halia ha skoaçzia ober gaou,
Lezel ober da unan pe zaou,
Ha dreist pep-tra pa helher miret,
A zo ker hoüas evel pa laërfet;
Hoghen nep a laër pe a ro hali
A rank ive dont da zaskori,
Pe dreizan he-unan, pe dre wir laër,
Ha ma n'her gra e kousto kalz d'e laër.

Chom reïr amzer hep prea he zle
Mevel, matez ha deveçzinar ive,
Micherour, labourer dioc'h an deiz,
Kanlad hac a ra kevredion haliz.
Kemend en eur gher ho deûs travelhet,
Hac a zelhit goude beza paet;
Diwac'h bomho reïr ho derveçziou,
Ha derc'hel re bell ho garhedonou,
A zo beza ive eur gwir skraber,
Rac kenderv gompez eo d'ar gwir laër.

Pa vez douar, chardrin pe dy en he karg,
Ho lezel da zisterhât n'eo ket diskarg,
Hep dont d'ho haoza ha d'ho c'hempen,
Ne halhit ket beza dianken;
Dre heno e rhit gaou oc'h ho neçza,
Hac hevel pa laërfac'h hanezhâ
Eun dra a bim oc'h het karghet,
A rankhit da ghenderc'hel mad bepred.

Mar lavarer deoc'h ober eun dra,
Evel ma ve gwerza pe brena,
He zoc'h kablus e kever ho neçza,
Mar kemherhit muioc'h digaothâ
Eghed na deo kousiet e gwirionez,
Ha kemend-se a zo labrez.
Ne dlhit morçze ober da eun hall
Tra ne garfic'h ket a ve great deoc'h a fall;
An dra-ze a zo kargus d'ar goustianç,
Hac a denn ive eus a Zoue an droulanç.

Mar deus roet deoc'h hevez eus a eun dra,
He lezel da golha ha da falha,

'Vel bugale a lez laërez ho zud,
Minçzien oc'h misin ober gaou pùd,
Lezel ho zra da zont da zisterhât,
Dre na da-lhont spled hac heveçzât;
Ha mar her grehont dre re vras dieghi,
He zhint ho-unan kablus hac her fazi,
Evel pa vhent ho-unan al laër,
Ar skraber, pe zo-kên ma'houmer.
Pa vez roët war zistaol eun dra benhac deoc'h,
He nac'h hac e viret hen nù diouzoc'h,
War zigarez ma zeo bet hankounnet,
He zoc'h ho kalz kablus dre ar fead;
Ha mar ho c'heùs hè lezet da huza,
O tond d'he derhi pe d'he zrasta,
He tlhit restaol da ghenta an dra,
Pe an daloudeghez hanezhâ;
Rac lezel eun dra benhac da golha,
Pe a zo-kên da zizeria,
A zo beza ker kablus ha kel laër
Evel an hini a ra an droug-ober.
Chetu haze niver bras a druberded,
Niver bras c'hoas a laeron ha kanfarded,
Niver bras ive eus a vac'homerien,
Pere holl a hielo d'an ifern yên,
Ma na gherom kuitât ho goal vuhez,
Ha kaout eur gwir geùs eus ho falbagriez.

*K.* Beza hepkên hunvlus ha c'hoantus disleal
Eus a vadou an neçza, eus a zanvez re-hall,
A zo dirac drem Doue eun dra leûn a bec'hed,
Hac a c'houlen eur gwir geûs 'vid beza dizamhet.
Nac her vuhez, nac her maro, Doue na rar trugarez
D'an nep a zalc'h oc'h neçza na madou, na danvez;
Ret 'vezo dezhan restaol, hâ buhez fall kuitât kren,
Pe beza gaud her maro daonet da virwiken.
Doue tho tonelho, breûdeûr, diouc'h darvoud ker gwalhus;
Done ato tho miro diouc'h na ken hargarzus
Evel ma zeo laeronçzi pini a rank pep-hini
Daskora d'ar gwir berc'hen, pe mont d'an ifern yên.



# KAN C'HOËC'HVED-WARNHUGHEND.

## HEISVED GWRC'HEMEN DOUE.

*N.* Doue dre he heizved gwre'hemen,
Da holl, da bep-unan a ghemen
Beza gwirion en he holl gomzou,
En he hieçziou, en he lavarou,
En he skridou hac holl oberou,
Ha dioual dioc'h pep ghevierigou:
Difen a ra pep falz testeni,
Ha drougprezeg diwar benn hini,
Bete zo-kén pep barn dievez,
Kerkoulz a disterha falzentez;
Redia a ra en hevelep amzer
Ober mad an neçza, kén dre he c'her,
Kén dre he harwez, kén dre he ober,
En he holl c'hraou ganthan hen eur glær.
Hervez an hezomiou eus he neçza
He tle he gouzha, he ghentelia,
He dambal c'hoûc en he holl faziou,
He frealzi en he holl binkeniou,
Rei dezhan e pep habec skoriou,
Hac he skoaçzia en he holl boanhiou;
E pep habec koulz hac e pep leac'h,
He tle bea ganthàn leal, 'vid bea dibeac'h;
Heùo atao en he holl oberou,
Ne dle ober tra dre droidelhou;

Dirac ar varnerien mar deo galvet,
Gwirionez hepken a dle lavaret,
Rac ar gaou hevel ar falz testeni,
Droug prezeg ha falz tamal nep hini,
Zo bepred fazi ha ker bras pec'hed,
Ma renk e buhez pe goude, bea gwanet.

Hac evid gwir :

K. Dre c'hwrc'hemen ar struga, Doue hen deus gwrdrouzet
Eus a boanhiou an ifern an holl dud gaouiaded ;
An holl droug prezegherien hac an holl falz-testou
A renko, 'mar kendalc'hont, disken hen ifernou.

Hanavezhomp-tâ hanan tri seûrd çzi re gablus,
Gant Doue ho zri tamhedhet ha dirac holl heûzus,
Droug prezegher ha gaouiad hac ar falz-test ive,
Ha leverhomp eur gheric dezo war ar çzi-ze.

Droug prezegher zo kablus, kablus bras dirac Doue,
O walvruda he neçza, kabluçzoc'h gwskoude,
Mar deo he lavar gaouïad hac eur falz tamalher,
Peûrghedket mar deo falz test pa vez dirac barner.

Droug prezegher n'hel ghedal nemed braçza gwalhou,
Koulz a gaouiad he-unan hac ive falz testou ;
Mar kendalc'hont ho micher he vlant hep mâr hebed
Strinket holl hen ifernhou evid beza gwanet.

Ifern d'an droug prezegher, rac ma ra kalz a c'haou
Oc'h neçza en he henor koulz hac en he vadou ;
Droug a bini birviken ne gavo trugarez,
Ma na restaol d'he neçza hac o kumm' a vuhez.

Hano mad evid neçzi a zo tra ken talvoudus
Na helher hep daskori kaout trugare Jesus ;
Pe zaskori da neçza he hano mad kolhet,
Pe her bed-hall bea gwanet a zo tra ret dreist ret.

Rac-se an droug prezegher a dle en hem hasta
Da restaol e-pâd buhez hano mad d'he neçza ;
Rac mar hen deus he golhet dre zroug, dre he fazi,
He rank pe restaol dezhan pe hen ifern dèvi.

Dreist pep-tra mar deo gaouiad, e tle en hem hasta
Da zislavaret ghevier ha dre holl hembanha
He fazi bras hac heûzus, dinamded he neçza,
Rac hanèz eur seûrd ober na hell en hem wenha.

Hep dic'haoüi he neçza na hell kaout trugarez
Nac e bed war an douar, nac en hirbadelez ;
Preôn krigner he goustançz e-pâd buhez her flemho,
Hac her bed-hall hep ehan kalz poanhiou a gavo.

Evid na hell beza gwenhet ha kaout trugarez Doue,
Oc'hpenn brûd-vad daskori da neçza ha dauve,
He rank kemha holl ive he vuhez a zroug-komzer,
Ha dioc'h droug prezegherez krenn en hem zizober.

Loden falz testou ive a vezo an ifern,
Hac eus an holl re zaoued he ranklunt kreski'r bern;
Rac mar deo droug prezegher kablus koulz a gaouiad,
Ar falz test dirac barner' zo hanezho gwestl mad.
Hac hevel an danû ghenta n'hellont beza gwenhet
Hep ilaskuri da neçza gaoû ho deus hounthan grêt,
Ar falz testou ho-unan ne gafhint trugarez
Nemed goude ilaskori pep gaou great oc'h hentez.
Sand Augustin a lavar n'hell dên beza gwenhet
Nemed goude an ilaskor eus an droug hen deus grêt;
Mar dhe laër, he rank restaol, ha mar hen deus gaouet
He rank dic'haoui neçza pe beza iferuet.
Ar falz test eo an habec eus ar varn disleal
A zoug barner a henep an hini a grêt fall;
Ha ma na hell ar falz-test dic'haoui he neçza,
He laer e punçz an ifern a rauko kær paêa.
Barnedigbez diêvez eus a berz pep kristien
A zelhu dezhan ive tana en ifern yên,
Peûrghedker pa ra redet he houal barnedighez,
Hac e dremm brô pa lavar he varnou dievez.
Barnedighez hep habec o redet dre ar vrô,
A laka buan da sevel eus neçza gwal hano;
Hughen eun Doue a lavar n'eus ket a varados
Evid nep war an neçza a ra redet brud faos.
Tamal e faos he neçza, ha varn hep habec mad,
Tevel dirac ar barner war an droug pa vez great;
Nac'h ar wirionez hounthan ha muda a zo-kên,
A zelhit mont d'an ifern ha devi da viken.
Chetu haze kablusted falz test ha droug-komzer,
Hac hini nep a lavar gaou dirac ar baruer,
Hini barner diêvez, barner hep habec mad:
Deskhomp ho hanaout breman ha klashomp ho vac'hât.
An droug preseg zo eur gums dre bini e lamher
Digand neçza he henor, he vrûd-mad eu eur gher,
Ha kemend-se o lakât, hep habec e dremm holl,
He çziou, he dechou kûzet ha gand menhos he goll.
Droug prezegher zo hênvel oc'h eun dên re lipous,
O terc'hel en e c'henou ira vad hep ober trous;
Hanun bras hen deûs d'he lounka, d'he heûvri re vuan,
Ha klask a ra hirderc'hel ar vlâs-vad banezhan.
Hevel-se droug prezegher hen deus ive bepred
En he c'henou droug prezeg dare beza teûzet;
Hughen au tech dizeûr-ze ken hetus evithâ,
A vezo troet eun dervez e c'hoervder ar vraçza.
He holl droug-prezegherez henvel mad oc'h birou,
Taolet ganthan war hentez her meas eus he c'henou,
A gouezo deis a zulo warnezan he-unan,
'Vid ober dre urz Doue dezhan kalz a boân,

Diouganer bras roue David hen deveus lavaret
Penaos an droug-prezegher, ar gwal dèhod milliighet
A vo he-unan duet, toulhet ha difrezet
Gand an hevelep çzéas hen devezu strinket.

Dàet, toulhet ha frezet en hevelep doare
Ma roio kalz a sìouzan da ghemenil her guelfe
O c'hleber dezho c'hlaas en ho souez lavaret
Eo an dourn leal a Zoue hen deffe he skuët.

Hevel-se dehomp he lavar fùr Saluman ivez
Penaos he zeo ar gwal dehod eun hargarzulighez;
He vuzelhou, hemezhan, a zo beùzus hepkên,
He lavarou diskiand, hargarzus da bep dèn.

Hoghen mar deo kalz kablus droug-prezegher neçza,
O tont hepkên da hemhon an droug a zo henhan,
He zeu nul gwech kabluçzoe'h ho c'hugigoa ghevier;
An draze a zo gwaçzoc'h eghed beza laer.

Ar ghevier zo lakeat e renk braçza gwalhou,
Kên heùzus dirac Doue 'vel braçza torfedou,
Gwel eu al laër, a lavar dihamp ar fùr Salomon,
Eghed na deu eur gaouïad, daoust ive m'en hem zaon.

Jesus Krist ho rebeche d'ar Farizianed
Ho c'horvighelhou, ghevier, hen deveùs ho galvet
Lignez an naered-viber ha bugale Satan,
Pioi' zu a bep amzer tad ghevier, hemezhan.

Satan eo e gwirionez ar vamen a bep gaou;
Ar c'henta hac ar braçza a zeùrs eus he c'henou:
Hên kenta a douelhas Eva hac he fried
Dre he c'hevier milhighet, e deron kenta'r bed.

Satan, dre dorulherez ha ghevhier millighet,
A zo bet ar penn habec eus ar braçza pec'hed;
Pec'hed pini a reas gwal-eur hon tud kenta,
Hac a ra c'hoas hon hini en heùr eus a vremâ.

Hevel-se tad ar ghevier o vea braçza kablus,
Hac a neùse gand Doue barnet da boan skrijus,
Evid kaout kalz a ghênseùrd da ranha he boanhiou,
A glask duughen an holl dud da goueza her gaou.

Rac-se hon eus da zioual ha da ilaol kalz hevez
Da gouëza her seùrd fazi ha pec'hed ken divèz;
Rac o c'haoùi evelthan he vlump ganthan kablus,
Hac evid ranha ganthan eun deiz he dàn grevus.

A-viskoas droug-prezegher a zu bet re gablus,
O c'hembann çziou he neçza, he oberou fazius;
Hoghen pa zeù da staga ar gaoù oc'h kemend-se,
He zeo eùr ber kabluçzoc'h ha map Satan dre-ze.

Rac karghet a zroughez koulz hac hevel Satan,
He klask diskar he neçza, ober dezhan kalz poan:
Hac o lamhet digathan brud-vad dre falz tamhal,
He goll dirac he ghênseùrd ha dirac Doue, mar gall.

Chetu petra ra kablus droug-prezegher bepred,
Peûrghedket pa zroug-prezeg dra c'hevier milliget;
Rac dre hevelep ober he teû buan da vuntra
Hac ar c'horf hac an ene aus ho vreûdeur neça.

Droug komzer a zo kablus, kabluçzoc'h dreist pep-tra,
Pa zeû oc'hpen droug komza ive da c'haouiada;
Peûrghedket pa falz tamhal ha pa lavar ghevier
Goude beza lê grêat a zirac eur barner.

Evel-se, mar deo heûzus peurvuia eur gaouiad,
Gaouiad dirac her barner zo houaçzoc'h eun tam mad;
Ne deûs tra war an douar hac a ve ken heûzus,
Netra, na dirac Doue nac an dud ker kablus.

Test gwirion a zo meûlabl dirac Doue, dirac holl;
Falz test a zo caçzaus, kaçzaus hen holl d'an holl;
Hac hevel an test leal hazaouez a gavo,
Falz test ha test disleal a vo gwâsket garo.

Hevel boan, heme Zoue, gwech-hall hel lezen gôz,
A dle beza ar reizen evid gwana test fôz:
Ar gaou hen devo klasket da ober oc'h neçza
A dlear da ober hounthan hep truez an disterha.

Ar ghevier, falz testeni, ha daoust d'ho disteivez,
A zo atao re namus hac ive re divêz;
Hevel-ze ar falz testou, ho falz-testeniou
A zo atao tambalhet gand Doue her Skrituriou.

Dreist pep-tra falz testeni da varner goulenher,
A zo bepred eun torfed atao eur gwal-ober,
Ma na lavar gwirionez hevel m'he hanavez,
War he goustiauçz he tenho falhagriez he hentez.

Daoust etâ d'an holl druez ha d'an hegaradded,
A hell eun test da gaout evid ar gabluzed,
Ho tle atao lavaret gwirionez penn da benn;
Ar wirionez atao ha netra hall oc'hpenn.

Dic'hiza ar wirionez ha pa na rafet kên,
A zo atao gwal fazi, pec'hed marvel zo-kên,
Ha muda e-leac'h komza pa c'houlenher hounthâ
Stoni ar peou pe he heja evid tra testenia.

Chetu heno kablusded falz test hac ar gaouiad,
Hini ar falz tamhalher dirac barnerien vad,
Pare a hell dre heno ober dinam kablus,
Hespern namus he-unan dre eur vara fazius.

Ober kredi gwir eun dra o tont da stouet ar penn,
E-pâd na ve gwskoude nemed gaou, kavaden,
Hac o c'heja hanezhan ober kredi barner
E ve gaou ar wirionez, a zo eur gwal ober.

Gwal-ober ha ker kablus hevel pa gomzer freas,
O lakat gwir pe c'haou da reded hen he heas,
Dro' no 'vid gûir e lakear hac an dud ha barner
Da gredi gwir pe c'haou, hervez m'hen disklarier.

Mar doc'h età, breùr kristen, galvet da dy barner,
Na nac'hit ket gwirionez, hoghen testhit-hi sklær;
Bezbit heùn en ho komzou hep disterha disrò,
Ma c'helho ar varnerien ober barn leal dreizho.
An niver a dud gaouiad a zo bras gwskoude,
Daoust da c'hourdrouzou Doue ha re an dud ive:
Kalz a zo a falz teston, kalz droug prezegherien,
Hac hep habec e weler kalz hall a varnerien.
Barn hep habec he neçza zo c'hoas eun torfed bras,
He varn dre zievezded, ar pez a rear, siouas;
He varn hervez an doare, hervez ar skeùd hepken,
A zo torfed ar houçza evid eur gour kristen.
Na varnhit, na damallit, a lavar sand Vaze,
Morçze na breùr na c'hoàr hervez ghis na doare;
Dre-ze en hem fazier hac he touelher c'hoas
Ar re-hall hac he-unan, e rear kalz a noâz.
Sand Jan a lavar ive dinùal barn hervez dremm,
Na rei habec da neçza a c'hlànhomp d'en hem glemm:
Evid barn mad e tlear ato glieda splanled,
Guelet skler ar wirionez kend laret gric hebed.
Na varnhit morçze ive, a lavar Abostol,
Kend guelet mad sklerigen, dindan boan d'en hem goll:
Kredhit kentoc'h ho neçza dinam her pêz a ra,
Rac hep mâr barn dievez ha tleùfe d'ho samha.
Kredhit-hên ato dinam kentoc'h eghed nanus;
N'her barnhit hervez doare, gand haoun beza kablus;
Ghedhit testeni sklear kend barna he veuhos;
Na varnhit konstiançz, atao houzoc'h ker klos.
Doue hepken a hell guelet dishars ar galoun,
Hac hanaout ho faziou, daoust a na zeo kèn doun:
Lhist dont-ta deiz an Aotrou pini a wel ira kùz,
Hên neuze a gastizo hep nâr pep tra kablus.
N'en hem c'hrit ket ho-c'hunan kablus o tiskredi,
Hac o flatra ho neçza, o c'hemban he fazi;
Diouerhit kend ar prezeg eghed dont d'he damhal,
Evit pelhât diwarnoc'h ho-c'hunan pep barn fall.
Droug-prezegher hep habec, tamhalher war doare,
Eun deiz a vo he-unan barnet stard gand Doue;
Hac hervez he lavarou, hervez he oberou
He vezo dezhan stardet e barn leal an Aotrou.
Guelhomp gaude kememan, hep lavaret ken-tra,
Penaus en hem c'hrear kablus henep gwrc'hemen-mâ,
Henep heizved gwrc'hemen gand Doue d'an dud roet
'Vid ho felhât dioc'h ghevier, ho zret oc'h lealded.

*N.* A henep ar gwrc'hemen-man e pec'her
Dre falz testeniou ha dre ar ghevier,
O tont da falz tamhal eus an neçza,

Da varn dre zievesded hanezhâ.
Beza galvet dirac ar barner,
Lavaret neûse heno ghevier;
Tevel ha nac'h ar wirionez,
A zo beza falz test pa destez;
Rac dirac barner he leverhoc'h
Atao hepken ar pez a houzoc'h,
Hep lavaret mui na nebeûtoc'h,
Hoghen bepred evel m her gouzoc'h.
Kablus eo ive kalz an hini
A laka rei heno falz testeni,
O pedi gaouia en he hano,
Dre an digarez war he veno;
Difen he wir pe hini aun hall,
O lakât an dû vad da fall,
Hac au dû fall da buela,
O c'hijigna ghevier war neçza.
Dinac'ha lavaret gwirionez,
Ha nan hepken e barnedighez,
Hoghen dirac he gherend neçza,
Ha pa fell dezho gouzout eun dra;
Dirac ar vistri ha mestrezed,
Pa fell dezho beza kelenhet:
Kuzet houtho pa c'honlenhont,
Dinac'ha tra a henklaskhont;
Klask falz testou evid he skoaçza,
Goghea ha touelha ar remâ,
A zo eun dra kablus bras meûrbed,
Hac a zelhit beza ifernet;
Rac holl ho deûs ar c'halhoudeghez
Da c'hout atao ar wirionez.
Ober falz lizeriouigou,
Lakât ober falz diskargou,
Ober skrid ha falz dielhou,
Evid lakât ar gwir da c'haoû,
Hac ar gaoû da veza gwirion,
A zo bepred eun habec daon;
Kemend a ra dre droidelhou
Oc'h eun-hall benhac koll pe c'haou,
A zelhit hano ar falz-testou;
Falz-teston hint e gwirionez,
Ha delhezus a zaonedighez.
Lavaret gaoû gand hanaoudeghez-vad,
Evid beza difazi lakeât,
Lavaret ghevier a benn kreiçzoun,
'Vid goghea neçza en he galoun,
'Vid he-unan en hem zidamhal,
Pe evid diskarga hurbe-hall;

Evid galhout kûzet he faziou,
Pe eus ar re-hall ive ar çziou,
An nep a ra kemend-se holl
A zo eur gaouiad bras ha direol;
Dirac Doue ha tud he zeo gaouiad,
Ha kablus bras ive dre ar fead:
Ha mar hên deûs c'hoanteghez noaza,
Ha noazet ive e kememâ,
He zeo dalc'het da zaskori,
Pe mont d'an ifern da zevi.
Komzou gwidilus pa lavarer,
'Vid ober kredi ar selaouer
E ve tra gwir epad ma zeo gaou,
Pe ar wirionez falzenteçziou;
Mouskomzou dre bere he poelher,
He-unan ar wirionez ha sklær,
Petra benbac ma rear d'ar re-hall
Kredi ha poelba gaoû hac ar fall:
Dic'hiza hen doare-ze he gomzou,
Dre niver a dortilhereçziou,
A zo atao hac hep mâr ebed,
Beza gaouiaded, gaouiadezed,
Ar seûrd komzou-ze ha falçzentez,
Zo kablus dirac Doue hac hentez.
Kablus eo c'hoas eun dên a c'hevier,
Daoust a n'her grafe ket dre he c'her,
Pa zeû dre galz a zic'hoterez
Da c'helet re ar wirionez,
O plega pe o sevel he benn,
Pe o tont c'hoas dhe heja kempenn;
Pa ra c'hoas dre galz a harweçziou
Kemheret gwirionez evid gaou;
Pa laka gaou hen tû hueli,
O c'hober he gredi da ghenta.
An neûçziou fall-ze hac hormidou,
Zo gwestl mad eus ghevier dre gomzou;
Dirac Doue hint ato re gablus,
Ha da hep kouttançz-vad re rec'hus.
Kablus hoar a zroug-prezegherez
O lavaret droug eus an hentez,
Ha ne lavaran ket deor'h hepkên
O lavaret gaou diwar he benn,
Hemhon hepkên he falhenteçziou,
Rei da hanaout he fallagrieçziou,
D'ar re holl ho dianaveze,
Hac ober dezhan dre ghemend se,
Koll he vrûd-mad dirac ar re hall,
Zo beza droug-prezegher re fall,

Ha ma na zaskor an hano mad-se,
He c'hel beza daonet dre ghemend-se,
Rac hano ha brûd-vad evid eun dên
Zo dezhan, nan ken talvoudec hepken,
Hoghen ive c'hoas talvouduçzoc'h
Eghed madou bras ha kalz gwelhoc'h,
Hac hevel n'helher beza salvet
Hep daskori ar madou laëret,
Dên ne halho mont d'ar barados
Hep restaol hano kolhet dre vrûd faos.
Kablus hoar c'hoas a zroug-prezegherez,
O selaou gwal déliod o freza hentez,
Pa roer skouarn d'an droug-prezeghar,
Ha gand plijadur pa her selaouer,
Pa her selaouer gând re a zebron,
Ha gand levenez en he galon,
Ho zoar kablus kemend hac hên,
Ma n'en hem denher buan a drên,
Ha mar deman en he c'halboudeghez
Ober dezhan eun nebeûd a vêz,
E ranker serha dezhan he c'henou,
Pe goueza ganthan hen ifernou.
Hazlavaret diwar benn hurha
An droug a ve klevet haneza,
A zo beza kablus ker buan
Hevel pa zroug-prezegher he-uuun:
Lavaret gand piou e ve kleved
A zo pec'hedus bras hep mâr hebed.
Abalamour ma laka an draze,
Da houal vuhez sevel hentrezhe;
A-c'hano e teû kalz drougliegzion,
Oberou-fall hahez hoûal ganhou,
Penn-habec eus a galz faziou,
Hevel eus a galz a bec'hejou,
Pere a ra mont d'an ifernou
Eun niver bras eus a eneou.
Barner hep habec hoâr ive
Pa varner an heil pa heghile
Hep gouzout mad ar wirionez
Eus ar pez' zo e barnedighez:
Koûnta hepkên en he spered,
Ha dreist pep-tra mar bez lavaret
A zianveas he varnedighez,
Hac hep kaout eur gwir hanaoûdeghez,
A zo beza barner hep habec,
Hac a galz gwalhou beza kiriec.
Chetu penaos e pec'h map ad dên
A henep an hoizved gwrc'hemen,

Ha dre an hevelep pec'hejou
He tenn warnezhan kalz a hoüalhou,
Ha mont a rehomp souden d'he welet
Her pez hon eus c'hoas da lavaret.

K. Ar gaoü, ar falz-testeni, an droug-prezegherez
A zo bepred hargarzus koulz a barn divez;
A bep amzer gand Doue hunt bet kalz kastizet,
Ha mont a rehomp hep dale, kalz skoueriou da welet.
Ar gwalhou ar re hoüiçza' zo bet atao kouezet
War benhou goazed, merc'hed d'ar pec'hed-se doughet;
A-viskoas ho deûs tenhet warnezho kalz kastiz,
Hep galhout kaout trugarez nemed dre boanhuu kris.
Ne deûs neira dheçzoc'h eghed kaout trugarez
Eus ar pec'hed a rear dre zroug-prezegherez,
Gwal déhod, heme Salomon, zo a tail da goueza
E galhoud he henebour, da vervel dindanhâ.
Doue d'ho zrô ho c'holho, ho dismanro ive,
Her ineas ho zy ho zaolo evid biken goude,
Hac eus douar an dud veô he rouc'ho ho griçzien,
'Vid na vezo mui hano a-nezho birviken.
Kolhet dirac an holl dud pere ho c'haçzaio,
Doue ho c'haçzaio ive, an éen, hunt a golho;
Hero a vo ho loden gand ho gwal déhodadou,
Rac ne deûs ket a leac'h 'vid gwal déhod hen éenvou.
Palamour, heme Zavid, d'an téhod droug-prezegher,
M'ho c'heus klasket atao gand ho tehod gwal-ober,
Ha m'ho c'heus kavet gouelhoc'h koll brûd-vad ho neçza
Heghed ober lealded, o koms mad hanezhâ.
Eun deiz warnoc'h e kouezo an drong ho p'ho klasket
Da ober d'ho kéuvreûdeûr, dre ho dislealded;
Hac hevel m'ho p'hu klasket, dre zroug-prezegherez,
Koll ho brûd-vad, c'hwi golho a Zoue an drugarez.
Chetu dare droug-prezegher ha droug-prezegherez
Trohomp breman oc'h ar gaouiad hac he c'hevier divez;
Prederhomp war ar gwalhou hac ar c'hastiz heûzus
A denn bepred warnezhan dre he c'hevier kaçzaus.
Ar ghevier a vir ive mont biken d'an éenvou,
Hac a deon war ar gaouiad her bed niver gwalhou,
Giezi a bak lorneiz evid eur gaoü hepken,
Ha *Naaman* dre-ze ive a goll buhez oc'h korden.
An daou zéo kôz kaçzaûs a damhal *Suzanha*,
Ha dre ho falz-testeni a glask doot d'he c'holha,
A gav ho-unan maro, hac an hevalep gwall
A glaskhent ober dizhi dre ho zestenou fall.
Hac henebourien Daniel, o klask he ober preiz
Eus al leuened gouez, a goüez ive ar gheiz,
Her bêz ho devoa toullhet evid an diouganer,
Grigonçzet houhent ho-unan palamour d'ho ghevier.

*Ananias* ha *Zaphiras* a golhas buhez ive,
Evid ghevier lavaret diwar benn ho leve;
A boan ho deus lavaret ho gaou dirac sand Pêr,
Dre varo prim e paêhout hanezhan kalz re ghær.
En amzeriou diveza, kalz skouériou zo güelet
Eus ar c'hastiz dizeür-ze war ar ghevier taolet:
Paotr mevel roue Portugal, palamour d'he c'hevier,
A baêas e fourn c'horet he c'haou ive re ghær.
Evel-ze e pep amzer dourn Doue hen deus gwanet
Falz-tambalher ha gaouiad hac hep truez hebed;
Hoghen, mar deu pad buhez d'ho gwana her ghis-sa,
Hep mâr her grato houaçzoc'h e pâd hirbadele.
Meoh drong eus an neçza hac he varn dievez
Zo ive dirac Doue eun hargarzidighez,
Peürghedket mar ghembalher an droug a vez menhet,
A-neuse e telhezer beza didruez gwanet.
N'eus nemed dên avelec a ghemend a gredfe
Barn hep habec he neçza, a lavar sand Vaze;
Goûr hen deus en he galoun, techou kaçzaüs, mezus,
A gret hep kalz a boan, re hall ive kablus.
Berzet eo dehomp gwskoude hep habec barn neçza,
Ha dunt dre zevezded d'hen tamhil e netra;
Doue hepkên a hell guelet diabars ar meno,
Hac bên ive he-unan hepkên mad a varno.
Sand Vaze ha sand Lukas, sand Jan, sand Pêr ive,
Kerkoulz hac an Abostol sand Paol en ho goude,
A lavar dehomp eo torfed barn dievez neçza,
Hac a denn war benn kablus gwallou ar re vraçza.
Dre'r seûrd barnedigheçziou en hem c'hrear prim kablus,
E likear her ligneçziou kalz reûstlou kaçzaus;
Gwelha menhoçziou ive ha gwelha bioulou
A droer dre eur seûrd ober é falha oberou.
Dre-ze en hem c'hra kablus pep barner dievez,
Hac he zeo dirac Doue eun hargarzidighez;
Hac abred pe zivezad e koû zo warnezhan
Eus a eun Doue ar c'hastiz her bed-hall p'her bed-man.
Diouallhit-età, breûdeûr, dioc'h ghevier, falzentez,
Dioc'h barnerez dievez, dioc'h droug-prezegherez;
Kemend se e dremm Doue a zo torfedou bras,
Hac a hièlo d'an ifern da c'houzaon an hirc'hlas.

# KAN SEIZVED-WARNUGHEND.

## GWRC'HEMENNOU AN ILIS.

*N.* Hevelep Doue, hevelep Feiz,
Hevelep Religion hac Ilis.
N'eus nemed eun Doue hepken her c'hloar,
N'hel bea nemed eun Ilis war an douar;
Kemend holl a belha diouthi
En hem laka e tail d'en hem zaoni.
Hugunaoded a zinac'h he c'helenhadur,
Katholik a laka ha holl blijadur
O trei kein d'he c'helenhadurez,
Hac a ra fae bemdez war he moüez,
A zo en habec-so ken dizeür,
Hac e tail d'en hem goll war benn nemeür.
Doue d'he Ilis hen deveus roet
Galhoud da ober gwrc'hemenhou,
Ha kemend houtho na sentlemt ket
A denn warnezho kalz a houalhou.
Hanaoüet hint holl neüse souden,
Ha diaoul hepken eo ho ferc'hen,
Mar marvhont hen dail-ze hint daonet
Evel pa na vhent ket badezet.
Kristen ne selaou ket an Ilis
Hac a ra ha lezen en ha c'his,
A dle beza, hervez an Aviel,
Berset han ifern beskern ha mél.

*K.* Ne deus, heme'n Abostol, nemed eun Doue hepken ê;
N'hell beza war an douar nemed eur Feiz ive;
N'hell beza ive morçze nemed eur gwir Ilis,
Ha gand pini an holl dud a renk ileski gwir Feiz.
Eus ken baliez a Ilis hac a religion
A weler war an douar, eun hepken zo gwirion,
Hac an nep ne chom henhi 'vid heulia gwir greden,
A zo kablus dreist kablus, ne vo salvet biken.
Ar gwir Ilis-se ker ret, ha gand Doue kelenhet,
Evid kelen he-unan an holl dud eus ar bed,
Eo an Ilis Katolik, Apostolik Romen,
Digand pini pep-unan a rank kemher kelen
Henhi a man gwir greden, gwir feiz ha gwir ghelen;
Nep n'ho c'hemer digathi ne vo salvet biken.
Evel-se ao hugunaod, chismatik, heretik,
Na helhont beza salvet hep kredien Katolik.
Rac, evel ar bec'herien pere a ra bepred
Fae war urzou an Ilis, daoust m'hint Katoliked,
Na helhont beza salvet hep heulia he c'hreden,
Hugunaoded ne c'hredhont, ne vhint salvet biken.
Sand Vaze dehump a lavar eo ret selaou Ilis,
Ha dindan boan d'en hem goll hen eur gult ar gwir Feiz;
Nep na selaou, hemezhan, Mam santel an Ilis,
A dle beza kemheret 'vid divadez, difeiz.
Doue he-unan a lavar dre c'henou Tobias,
Penaos nep he c'haçzno a vo kaçzent a vras;
Milbighet eo an hini a zo dizent hemhi,
Hac ive nep a zroug-koms dizoare hanzhi
Hep mâr eo-tà milloghet hac ar pec'her dizeûr,
Zo dizent oc'h Mam Ilis, oc'h he c'helenhadur;
Hac an hugunaod ive a zeû d'he drougvruda,
O tamhal he oberou hac oc'h he goghea.
Chom hep senti oc'h Ilis 'vid kenderc'hel gwal vuhez;
Dirac ar beil he sambal hac ober goab bemdiz
Eus he c'helenhadurez, eus he c'hreden, he reiz,
Eo en hem goll gand kemend en hem denn eus his c'hreiz.
Neûs ket a silvidighez her meas eus an Ilis;
Her meas-'tà nep a chomo 'vid beva en he c'hus,
Hep mâr hebed en hem goll 'vel gwech hall an dud balc'h
A reas goab eus a Noé, hac a c'hoarze d'he barc'h.
Rac-se an holl dud difeiz, an holl hugunaoded
Pere n'ho deus 'vid Ilis hazioûeghez hebed;
Pere a ra fié bemdiz war he holl lezenhou,
Ne gafhint nemed ifern evid hu lodenhou.
Nac ar pec'her he-unan, daoust d'he vrabançzerez,
Nac hugunaod dibuêlhet, daoust d'he holl gogherez,
N'halhint biken treum Rouantelez heûrus,
Ma na ghemhont gwal vuhez, ho c'hreden fazius.

Pec'her gand he hoüal vuhez dalc'het bete'r maro,
Ne gavo goude'r bed-man nemed poanhiou garo;
Hac hugunaod haeürtet en he greden fazius,
Ne daio ive biken gand Doue d'ar vuhez heürus.
Ar falz kreden dishèñvel dioc'h Ilis Katholik,
Mar dalc'her c'hoëc mad henbi ha bete'r maro mik,
A ra ar paour chismatik, fazius ha kablus bras,
Hac a denho warnezhan her bed-hall kalz a c'hlas.
Hevel-se evid beza dinam holl dirac Doue,
Ne dlear kaout na falz kreden, na dishèñvel ive
Dioc'h kreden ar gwir Ilis, an Ilis Katholik,
Hoghen kredi evelthi ha ganthi d'ar marv mik.
Nep na deo ket kelenbet gand gwir Ilis Jesus,
Ne ra, ne gret eveldhi, zo ato fazius;
Nep ne heüil ket gwir Ilis, an Ilis Katholik,
A ra gnab eus he urzou', zo kablus, reüzeüdik.
Ha mar kendalc'h her ghiz-se en he falz gwenoden,
O vale bete'n dhvez amo e falz kreden,
He varvo en henebour d'an Ilis Katholik,
Hac he vezo da viken en ifern lasket krik.
Ar Zaozoun herenked, an holl brotestantet,
'Zo en babec dizeûr ze, koulz hac an holl Durked;
An holl duil, an holl bromou ho deveus dilezet
Ar gwir Feiz, ar gwir Ilis, ha falz kreden savet.
Hughen ar brotestanted, Sanzoün, hugunaoded,
Habaoue eun tri-c'hand vloas ho deus holl dilezet
Ar gwir Feiz, ar gwir Ilis, ha falz kreden savet,
O tec'het dioc'h Katholik e pini hoint ganet.
Haraoe roue Herhi-heizved, Kalvin, Luter, saotret,
Ar Zaozoun holl a veve e gwir Gatholiked;
Tec'het o deus a neûse dioc'h kreden ho zud kôz,
Evid beva hibaoüe hen eur religion fôz.
Eus a neûse o veza tec'het dioc'h gwir Ilis
Evit heûlia falz kreden hic Ilis en ho ghis,
Ho deus tec'het dioc'h gwir hend a vlein d'an heurusded,
Hac he kerzhont e falz hend, hend dizeûr, mulbighed.
Kemend a haçzand gatho, a heûil ho falz kreden,
O tec'het dioc'h gwir Ilis ha dioc'h he gwir lezen,
A deû holl d'in hen riskli da ober gwal divez,
Ha da hirvondi goude epâd hirbaulelez.
Rac nep a ret falz karhend goude beza tec'het
Diwar hend ar wirionez gand gwir Ilis desket;
Kemend a zoac'h heûlia ar ghelenbedurez,
Eus an Ilis Katholik a raio gwal divez,
Ha daoust ma vhent her bed-man peûrvuia gwel ranhet,
Eghed na deo haliez kalz gwir Gatholiked,
Na dlear ket ho gourvenha rac ho eûr-vad bremâ,
Ne deo nemed eun depord eus ho gwalhou braçza,

Rac o veza dinac'het heûlia ar gwir Ilis,
Evid e-pâd ho buhez beva atao d'ho ghis,
Goude ho maro ive n'ho do ken unvaniez
Nemed liui diaoûlou e dog hirbadelez.
Distrolhet dre ho fazi 'pad buhez dioc'h gwir Ilis,
Dioc'h an Ilis Katholik, mamen ar gwir Feiz,
Vhint diouthi distrolhet e dog hirbadelez,
Evid hoûela ho fazi gand an holl droug-elez.
Chetu rann hugunaoded Saozoùn kaulz ha Turked,
Rann an holl heretiked e pevar c'horn ar bed,
Distrolhet dre ho ratos e buhez dioc'h gwir Ilis,
N'ho do en hirbadelez vid rann nemed kastis.
Rac evel deliomp a lavar hur Salver he-unan:
Nep a zisprig an Ilis a zisprig hanezhan,
A zisprig he Dad santel hac he vaileleçziou,
Hac ne helhont bull ghedal pers e brô an éenvou.
Dioualhit-ta, kristenien Katholiked a Vreiz,
Dioc'h an holl hugunaoded ha dioc'h ho falz ilis;
Dioualhit dioc'h falz kreden an holl heretiked,
Rac mar en hem rohit dezho he viot gallit kolhet.
Dioualhit dioc'h ar Saozon a deû hon ho touez,
Pere a glask ho treina e falz kreden bemdez,
Hac evid ho toûelha, a laka da redeo
Kalz a skrijou kontanhet eus ho feiz milhighed.
Ar gilounwask ho deveus o welet en ho brô
Kalz a vrûdûr faziet o tec'het digatho,
Hac o tistrei a nevez d'an Ilis Katholik,
A ra dezhu klask haman, sevel templ heretik.
Niver tud e gwirionez a zistro e Brô Saoz
D'ar gwir Ilis Katholik, a ziles kreden faos;
Ar pez a ra kounhari peuvers hugunaoded,
Hac en ho c'hounhar redet e pevar c'horn ar bed.
Henvel mad hint oc'h Satan pini o vea kolhet
Eun ene mad a eun tù hem laka da redet,
Eus ar bed ar pevar c'horn evid klask unan hall,
Hac en he leac'h ma c'halfe he fevar ghemend-hall.
Evel-se Saoz hugunaod en he gâz ha kounhir,
O welet kalhou ken bras o c'herhout en he ghear,
En hem deun war hor brô ohi 'vit en hem zac'haoua,
Ha gounit en Harvoric, koll e Breiz-Veur a ra.
Ze a ra dezhan sevel templou en hon touez,
Hac hemban dre galz skrijou he ghelenhaduriez,
Evid sevel mar galle en hor brô Breiz-Vian
Ar falz kreden a zisken en he vrô he-unan.
Hoghen, daoust d'he holl strivou, d'he skrijou, d'he demplou,
Ne hallo e Breis-Izel plaoum kalz a eneou,
Rac Doue pini a zisken e Brô Zaos falz kreden,
Ne lezo ket he sevel en hon Harvoric-venn.

Da hirha n'ballio gounit nemed Katholik fall,
Dinac'het gand he vreûdeûr, kaçzaus d'an holl re-hall,
Ha c'hoas m'hen toufe dezhan ne vhint hugonaoded
Nemed 'vid kaout diganthan kalz skoujou pe c'hinêd.
Nan, gand graçz Doue, birviken kristen Katholik mad
Ne deuin da zilezel religion gôz he dad
Evid heûlia e freis falz Religion Saozaün,
Eur greden ker nolhighed; rac-se n'hem eus nep haoûn.
A cun dra ker kaçzaüs, Katholik mad hebed
N'hell biken beza kablus, bikên divezed
Evid ober an dilez eus a Feiz he dud kôz,
Hac he drem he ghenvroïs heûlia religion Sôz.
An dud hep feiz na reiz, hac an dud hep kreden,
Tud pere ne hevarhont nemed e koff hepken;
Tud a n'ho deûs ken Doue nemed ho gwal dechou,
A hell hepken bea kablus eus ar seûrd oberou.
Hoghen ar gwir Gatholik, dên a zoujançz Doue,
Dên henorus ha leal, ne raïo biken se;
Birviken ne zilezo Religion he dadou
Evid en hem bengwesila da hini'n diaolou.
Hoghen religion Saozoun, Saozoun bereuked,
Pini a glasker bremin da rei d'hor Bretoned,
Ne deû ket eus a Zoue, hoghen eus a Zatan,
Ha ne deo bet biskoas eur Religion glân.
Ne deû ket eus a Jesus nac eus he ziskibien,
Hoguen demeus a Zatan hac eus e skoletien:
Herhi, Luther ha Kalvin, holl paotred divezed,
Eo ho deus roet d'ar Saozoin religion nolhighed.
Herhi al likaouaër ha lazer he c'hraghez,
Luther, maoac'h difuked dre c'hoand kaout leanez;
Kalvin, horgeder ive hi dên faihigr meûrbed,
Eo an diazezourien eus religion Saozed.
Al lighentez he zavas hac he skorçzias goude,
Bete mouga eur penhad Religion ar gwir Doue,
Lountreghez eus he c'hostez a voustras Katholik,
Dre ma tifeuhe houthi beza lounirek ha lik.
Eur religion ker saotret n'helhe beza hetus,
D'an Tad Holl-Galhoudec na d'he beuher Jesus;
Ha ilaoust n'ho deus he lezet eur penhad da rena,
Hep mâr hebed he tohint souden d'he diskara.
Na hell ket e gwirionez padout pell amzer ken,
Souden, hervez pep doare, hep mâr ha renk disken,
Ha goude beza kolhet niver bras encou,
D'he zro 'vezo diskiret ha lakeat her gwaskou.
Hervez kreden doctored, religion ar Zaozon
A dle, goude tri c'hand vloas, disken divar he zron;
Hep, beza-tâ diboëlhet e c'helber lavaret,
Ne man mui pell an amzer ma vezo diskaret.

A gamhou bras a vreman he gueler o tisken,
Ha gand gwir Religion o tilezi tachen;
Habars nemeûr blaveçziou he devo kalz kolhet,
Ha Religion Katholik warmizhi gounezet.
Ar Religion Katholik e Brô-Zaos heskinet,
E-pad eur re bell amzer a dui hep mâr hebed
D'en hem zevel badarbe evid kelen Saozon,
Hac ho lakât a nevez war hend mad ha gwirion.

Hac evid gwir.

Hirio he sao a nevez Ilis Katholik penn,
Evid prezeg d'ar Zaozoun pinigen, gwir lezen,
Ha daoust m'eo bet kalz mac'het en amzer dremenet,
En hem sao e Brô-Saoz gand kalz muia c'hened
He moüez a zo selaoüet gand kalz huguenaoded,
Pere o veza fazi, dre c'hraçz Doue hanavêt,
Gand hast a deû d'en hem daol e divrec'h ho mam gôz,
Ha da ober an dilez gand ho religion fôz
Doue, goude beza lezet Brô-Saoz en herezi
Epad oc'hpen tri-c'hand vloas, hen deus bet truez houthi;
Ho c'hraçz ho deveus dieûbet gwir Religion gristen,
Evid prezeg a nevez d'ar Saozoûn pinigen
Evid eur Saoz huguenaod n'eus pinigen hebed,
He religion ne c'houlen na kastis na morc'hed;
Katholik 'zo rediet d'an heil ha d'heghile,
Ha chetu kemm ho c'hreden, ho religion ive.

E gwirionez:

Religion Katholik a zifen lighentez,
Ha tamhal a ra ive atao al lounteghez,
Prezeg a ra pinigen en he gwrc'hemenhou;
Ha nened dre binigen ne houalc'h ar pec'hejou.
Religion protestand a zo hetus meurbed
D'an dên lik ha d'al louotrec, ne henkrez dên hebed;
Lezel a ra pep unan da veva en he c'hus,
Ar pez na hell ket ober morçze ar gwir Ilis.
N'eûs na gwener na sadorn evid hugunaoded,
Na koteerou ive, na koreiz bras hebed;
Ne deûs na konfeçzion, na komhunion zo-kên,
Rac ne halhont ket gouzaon disterba pinigen
Gwskoude hep pinigen n'eûs barados hebed,
Nac evid likaouaër na lountrec milighed;
Ne deûs ket a drugarez evid pec'her kristen,
A lavar dehomp hor Salver, ma na ra pinigen.
Falz religion Saozoûn ne c'houlen glaza dên,
Digand he aotreherien he c'houlen feiz hepken;
Hoghen feiz hep oberou a zo eur feiz maro,
Hac heb ober pinigen dên pec'her ne salvo.

Och'pen kredi e Jesus, e ranker oberia
Miret he c'hourc'hemenhou gand haked ar braçza,
Ober kemend a lavar he Religion santel,
Heûlia dre holl he skouerıou ha re he Ebestel.
Hoghen an hull Ebestel, dre skouer Jesus Doue-dên,
Ho deveus a viskoas great kalz a binigen,
Kofeçzent, sakramantei ha komhunnei zo kên,
Ha religion ar Saozoûn n'her goulen digant dên.
An hahec a ghemeunl-ze ne ket diez da welet,
Religion huguunaolıd eo religion ar bed,
Pini a fılfe dezhan laçz holl d'ar barados
Hep an disterha poan e karr pe he karhos.
Hoghen sedrıl religion ha great gand tud saotret,
Na hell ket e gwirıonez kaout madelez hebed;
Na hell ket an dud bleîna war hend ar barados,
Hoghen war hini ıfern 'vid devı deiz ha nôz.
O! peghemend dishênvel eo religion Saozoûn
Dioc'h Religion Katholik hac he-unan gŭrıon!
Bac dre na deûs, n'hell bera, neuud eur gwir Doue,
Eur Religion penherez dre-ze zo rei ive.
Ar Religion Katholik hepqen a vlein d'an êe,
Hac an nep ne ma henhi a ranko chom a-drêe;
Her Religion Katholik eo e kaver hepkên
Kemend a hell heûn bleina d'ar gwir Doue pep map dên.
Ar Religion Katholik great gand Salver Jesus,
A hell hepkên hor bleina d'an êe, hor brô heurus;
Henhi hepkên e kaver an holl gwirıoneçzlou
A ranker mad da heûlia evid mund d'an êenvou.
Bremaîc hon eus lavaret eo dishênvel meûrbed
Ar Religion Katholik dioc'h hini ar Saozel,
Kên dizhênvel hentrezho evid lavared mad,
Evel moser an dûn dioc'h dervez sklerbeat mad.
Ho dishênvelnlighez ne deo ket eur burzud,
Hênvel mad eo och hini a zo etre hn zud;
Religion Saoz zo great gand tud lous ha saotred,
Hac hini Katholiked gand Doue Salver ar bed.
Tud direol dirac Doue, koulz ha dirac ar bed,
Eo bet diazezourien faîz religion Sauzed;
Tud santel ha gwel brudet dirac Doue hac an dud,
Ho deus Hıs Katholik savet dre meûr burzud.
Jesus hac he Ebestel ho deus dre ho maro,
Diazezet Katholik o pevar c'horn pep brô;
Herhi, Luther ha Kalvin dre levenez mezus,
Ho devens roet d'ar Saozoûn eur religion kablus.
Tud doughet vit o c'horfou hac ho fijadurez,
Tud a glasko her bed-man beva 'to en ho bœz,
Tud balc'h karghet a avel bac a foughe ar bed,
Ho deveus diazezet religion ar Saozed.

Tud hizel, peeketérien, pe mirerien dênved,
Eun Doue paour ha dieberc'h gand holl dianavet,
Eun Doue hac he Ziskibien, gwanerien bras ho c'hik,
Eo ho deus diazezet Religion Katholik.
Eun Doue pini a yunas 'pad daouzighend dervez,
Pini diwar haluzen a vevas 'dog buhez,
Diskibien baoûr hac hentré, dic'halloud, diskoazel,
E pep brô ho deus savet ho Religion santel.
Eur Roue bras ha galloudus, maghed diwar c'her-vad,
Henebour da bep kastiz atao heberc'hiet mad,
Tud desket ha doctoret, skoazellet gand ar bed,
Ho deus, daoust d'ho buhez direiz, religion Saoz savet.
Krist hen deus roet d'he Ilis evid bleiner ha penn,
Sand Perr, hac hen he c'houde an holl Babed Romen;
Roue saotred pe rouanez daoust pe ghen diod he ve,
Eo penn, pep ilis Saozoûn, an heil goude 'ghile.
Beleïen ilis Saozoûn ho deus grec, bugale,
Hac a zo prederiet atao eus ar gheiz-se;
Belec, Eskop Katholik, hac ar Pap he-unan,
Dre urz Doue zo rediet da zere'hel ho buhez glân.
Belec Saos a hell prena, gwerza, hasten danvez,
Lakât he arc'hand bemdez e kalz marc'hadourez,
Heûlia graoû bras ar bed-man evid kreski madou,
Rac preder grec, bugale, 'zo dreist him eneou.
Beleïen ar gwir Ilis, an Ilis Katholik,
N'ho deus da brederia ha bete'r maro mik,
Nemed e gra eneou hac ar silvidighez;
Rei d'ar beorien haluzen ha d'ar vam hantanvez
Falz religion ar Zaozoûn, antreûs d'ar goal dechou;
A zo bet diazezet gand tud a hoûil skouerïou,
Ha ne c'houlen digatho tra bouhius na diêz,
Hoghen bepred traou hetus ha dâ d'ar gwal-vuhez.
Ar Religion Katholik dizhênvel hen dra-ze,
A ziahenien d'an holl dud gwana'n holl dechou-ze,
En hem gastiza bemdez, bemdez mac'ha korfou,
Bemdez ober pinigen 'vid gwalc'hi pec'hejou.
Evel-se e zeûs kemend a ghemm etrez' ho diou,
Evel hini a weler e hiecziou, oherou,
Eus ho diazezourien, kên dishênvel bepred,
Evel ma zeo deiz kaër dioc'h eun nôz dû aerhet.
Ar Religion Katholik a zo klok ha dinam,
A vleïn heûn d'ar barados bugale, tad ha mam,
Hep kemm hebed, an holl dud, a heûil he c'hentelliou,
Ha religion ar Zaozoûn ho zrein d'an ifernou.
An habec a zo sklear hac heas c'hoas da boelha,
Religion Katholik ne ket eus ar bed-mâ,
Hoghen eus êen diskenbet habers eun Doue gwirion,
Na hell na korvighella na fazia nep kalon.

Falz religion ar Zaozoün zo bet gaveliet
War anheo tud fazius e govel milhighed,
Dre an hali a Zatan, sac'h ha tad ar glevier,
Ha na hell an dud bleïna nemed dra hend gaouïer.

Dre eun hend re fazius ha ken haliez kemhet,
Hep morçze beza kavet hini heùn mad bebed,
Rac daoust d'hi zrô, d'ho distrô 'vid reiza ho c'hreden,
Hini gwir n'ho deus kavet na na gafhint biken.

Rac hevel eun dên kilhet hen nôz gand ar c'heler,
Ne hoâr mui pelheac'h monet, pa war-zû 'hem deûler;
Hugunaoded ho-unan hervech m'ho deus tec'het,
Diouc'h an Ilis Katholik, n'houzhont palheac'h kuzet.

A gleiz, a zeou he redhont hevel eur paour keaz dall,
Ha bepred en hem stokhont oc'h kleûs pe eun dra hall;
Na gavhont mui gwirionez, n'hint nemed dalhentez,
Ken na zistrohint d'ar gwir Feiz hadarhe a nevez.

Kaer ho devezo kemha ha reiza ho c'hreden,
E meas Ilis Katholik na gafhint sklerijen,
Daoust d'ar pez ho deus great hac a rehont c'hoas bemdez,
Gand ho c'hemou e chombint atao e dalhentez.

Religion ar Zaozoun, hevel pep falz religion,
Ho deus hez kemhet kreden hep kaout hini gwirion;
Ar pez a ziskoûez sklear fazi pep falz kreden,
Ha ne dalhont ket muioc'h eghed pris eur spilhen.

Ar Religion Katholik n'eo bet morçze kemhet,
Hevelep eo c'hoas hirio 'vel ma zeo bet ganet;
Jesus ha diazezer hen deus great a taol kren
Ar pez a giust d'avelec kand mil daol hac oc'hpen.

Hevel-se diazezer Religion Katholik
A lavar da bep-unan atao gwana he ghik,
Kastiza he gorf bemdez hac he hoûal hioulou,
Bemdez ober pinigen, koueçzia he pec'hejou,

Falz religion ar Zaozoün, ha diazezourien,
Na c'houlenhont ket klevet koms eus ar binigen;
Klask a rehont rei da gredi e c'heller mont d'an êa
Hep nemeûr en hem c'hoûana na kastiza morçze.

Kredi a rehont, ar gheiz-se, he zahint hep mâr habed
D'an heûrusded peûrbadus a karhos ha dre red,
Hep kastis hac hep poan, hep ober pinigen,
Gand ho devezo feiz e Jesus Map an Dên.

Hankounac'hât a rehont e zeo ive skrivet
E ranker oc'hpen kredi, ober vid bea salvet,
Ober kalz a binigen 'vid gwenha pec'hejou,
Ha delbezout trugarez habars mont d'an êeavou.

Na kreden, na galvaden no ra mont d'an êeavou,
Hen deus lavaret c'hoas Jesus-Krist hon Aotrou,
Hoghen ar re a raïo hepkên hioul Doue,
O senti oc'h gwir Ilis atao e-pâd bulie.

Ilis santel Katolik a c'hourc'hemen d'an holl
Kovez bep bloas diana, dindan boan d'en hem goll;
Ha falz ilis ar Saozoun, pell dioc'h gwrc'hemen ze,
E dòr zo kèn ar maro na c'houlen an dra ze.
Seiz Sakramand hen Ilis, Jesus heu doa lakeat,
Evid mad ar gristenhien, evid ho santelhât;
An hugunaoded Saozoün ho deus a za dilec'het
Eun teir hepken pe beder, hac ar re hall nac'het.
Jesus hac e Ziskibien ho deveus lavaret
Penaos hep kombunia ne vezo dèn salvet;
Nep epad buhez, heinezhan, ne zebro, ne hevo,
Va c'horf, va goad beughed buhez heürus ne gavo.
Dre-ze Ilis Katholik he deus gwrc'hemenhet
Da bep dèn kombunia hen amzer Fask bepred;
An dilez a ghemend-se a denn en hanaoue
Ha war an dèn diegus ha dèn dizent ive.
Ar Saozoün hereiked a ra goab eus a ze,
Ne rehont na konfeçzion na kombunion morçze;
Ne gredhont ket e bezança Jesus her Sakramand,
Rac-ze n'her c'hlaskhont morçze, an dud keiz diskiand.
Jesus hac ha Ebestel ker koulz hac an Tadou
Eus an Ilis Katholik hac eus an holl broiou,
Ho deus atao lavaret eo an ofern santel,
An henvor eus a Jesus war Galvar o vervel.
Protestanted dishènvel n'ho deus ofern hebed,
Kemher a rehont an dra-ze hevel eus dra daoned;
Hac eleac'h an ofera da zùl a pep amzer,
N'ho deus nemed prezeghan ha pedenhou distar.
Urz an Ilis Katholik 'vid ha holl bugale,
Eo da ober pinigen, da yùn benidez ive
E-pâd an amzer santel eus ar C'hotuerou,
E-pâd Koreiz bep bloas ha derc'hend meùr Gouelion.
An hugunaoded Saozoun n'ho deus Korais habed,
N'ho deus na Kotuerou, yùn, vigil kèn neûbed;
Ne deus evitho morçze na gwener na sadorn,
Rac-se he zehont gand Paolic a steiou war e gorn.
A steiou a lavaran he kouezhont en ifern,
Ar gheiz se a c'hoaperien eus yûn hac an ofern,
Rac daoust d'ho frezeghenhou ha d'ho fedenhou kaër,
Doua na hell ket ho zelaoû mui eghed na ra laër.
Doua na hell selaoû morçze pedenhou tud difeiz,
Daoust a ma rafbent dezhan pedenhou kaër haleiz,
Ho frovou zo kèn kaërha 'zo kaçzaus dirazhan,
Ar guel hepkèn hanezho 'ro kalounwask dezhan.
An habec a ghemend-sa 'zo heas da zizelet,
Doue ne zelaoû ar pec'her nemed pa glask distrei;
E pâd ma chom her pec'hed he galon stag hounthan,
Doua na hell ket he glevat na zelaoû hanezhan.

Hoghen an huganaoded Saozoun hac ar re ball,
Pell dioc'h distrei oc'h Doue a ghendalc'h en hend fall;
A klask treina her fazi ar bed holl ma c'halfhent,
Ha dre ho huganodag distrei holl dioc'h gwir hend.
N'helhont ket eñ beza tamm hetus da Zoue,
Ho fedenhou dirazhan 'zo bargarzus dre-ze;
Hac-se, Kristen Katholik a dle tec'het bepred
Dioc'h Saozoün huganaoded hac ho zempl milhighed.
Nep en ho zempl a yafe da zelaou prezeghen,
Hac evid pers kemheret 'zo-kên en ho feden,
A ve kablus a bec'hed hac a bec'hed grevus,
E taill da goll ar gwir Feiz, da henebi Jesus.
Na dlear ket testât houtho na selaoû ho c'hentel,
Dindan boan beza kablus hac a bec'hed marvel;
Lenn ho skrijou kontambus 'zo c'hoas eur pec'hed bras,
Difenhet gand an Ilis d'an holl dud, bian ha bras.
Sand Jan hen deus livaret na dlefe ket zo-kên
Eur c'hristen mad Katholik stoñet dezho he benn;
Hoghen tec'het dioutho gand ar braçza baked,
Hep lavaret gher dezho kel hez ha m'ho guelfet.
Ne deus netra ila c'hounit o veza en ho stroll,
En ho zouez pep Katholik na hell nemep kalz koll;
Ret eo tec'hel dioutho evel dioc'h pep skouer fall,
A lavare c'hoas ive an Abostol gwech-hall.
Ar skoüer fall war an douar a zo bet ato ret,
A lavar dehomp he-unan hor Salver benhighet;
Hoghen daoust ma ve ive ret kaout huganaoded,
Vel dioc'h gwal-skoüer he-unan 'ranker dioutho tec'het.
Ar skoüer-fall a zo eun droug hac a lez Doue her bed,
Evid glâna ar vertuz eus an holl dud dilenhet,
Ha lezel a ra ive herezi hen Ilis,
Evid eus Katoliked startâi gwell ar Feiz.
War-ze sand Paol a lavar eo eun dra ret her bed,
Kaout hato heretiked e touez Katholiked,
Evid heçza tud leal hac heçza ho gwir Feiz,
Ho ober dellezuçzoc'h e dalc'h ar gwir Ilis.
Sand Vaze dehomp a lavar, koulz hac an Abostol,
E savo her gwir Ilis niver a dud direol;
Hoghen goa d'ar gristenhien a duio d'ho heûlia,
Hac se a ve evitho tra diseûr ar hoüaçza.
Tec'het a dlear dioutho gand ar braçza hevez,
Dindan boan koüeza gatho e kreiz daonedigbez;
Hac, heme c'hoas sand Vaze, falz diouganed hint holl,
Ha nep a dosta houtho 'zo e tail d'en hem goll.
Falz diouganed dizeür, leûn a vreinadurez,
Daoust ma tiskoüezhont beza kaër en ho diânvæz,
Ha gand an doare gaër-ze n'helhont nemed saotra
Kemend a dosta houtho hac iva ho gwalha.

Kemend-se a dle beza haonalc'h hep màr hebed,
'Vid distrei pep Katholik dioc'h an hugunaoded;
Kreski henhan an hioul a ghendalc'h e guir Feiz,
Ober beva ha mervel e kreden gwir Ilis:
Kreden Ilis Katholik, bleïnet gand Spered-Glân,
Hac e pep tra kuzuhet gand eun Doue he-unan;
Nan, en ilis hugunaod a bep amzer bleïnet,
Ha gand Satan hahet habaoua m'eo ganet.
Habaoüa ha derou kenta ne deua e gwirionez
Heauet da fazia, da hembann feiz nevez,
Bete lamhet holl Goñelhiou berzet e pep amzer,
Ha difen hem herbedi oc'h Sand hac oc'h Merzer.
Oc'h Gwerc'hez glorius Vari zo-kên eo difenhet
En hem herbedi morçze, rei d'hei henor hebed;
Ne greder ket he c'helfe beza Mam ha Gwerc'hez;
Hen ilis Saos e rear faë war hon Rouanez.
An deolded da Vari, Rouanez an êenvou,
Hen ilis Saos a dremen 'vid kreden falz-doüeou;
Hevelep eo an torfed eus an dud keiz a gred
E va goude ar maro bac'h purkator hebed.
Rac-se pedi an holl Sænd, hervez ilis Saozon,
Pedi zo-kên ar Werc'hez, hor gwir Vam, hon Itron;
Pedi avid eneou her purkator dalc'het,
Hervez pep Saos hugunaod a va eur gwal dorfed.
Chetu haze ar greden a glasker, Bretoned,
Da zeski deoc'h holl breman e templou ar Zaozed;
Nep ha c'hemer digatho, na helhont kên mui
Pedi 'vid an hanaoun, Sænd, na Gwerc'hez meûli!!!
Ar seûrd kelenhadurez a ra heûg d'ho kalon,
Hac a ra deoc'h lavaret gand Katholik gwirion:
Hanaoüe da hugunaod, d'he ilis, d'he greden,
Ra vevo ar gwir Ilis, Katholik ha Romen.
Henhi hepkên a kaver ar gwir ghelenhadurez,
Henhi e man ar gwir Feiz hac ar silvidighez,
Henhi e fell dehomp beva evid meûli ar Zænd,
Pedi 'vid hon tud varo hevel a ziaghend.
Nhi a gâr hac a garo an Itron Varia,
Nhi he c'hred Mam ha Gwerc'hez, ha Gwerc'hez ar glanha;
Houlu en hem herbetlump eu hon holl hezomhou,
Dreist pep tra evid direz rouantelez êenvou.
Nhi a gred eo galhoudus dirac Holl-Galhoudec,
Hac he c'hell kalz evidhomp atao a pep habec;
D'he feden, Tad peûrbadus na hell tra dinac'ha,
Pa c'houlen 'vid pec'herien madelez diganthâ.
Kaër ho devo tâ Saozoun hac holl hugunaoded
Nac'h he ve Mam ha Gwerc'hez, nhi her c'hredo bepred;
Nhi ha meûlo, he c'haro hevel Mam d'hon Doua,
Vel hon tud kòz nhi gâno, SANTEZ MARI IYA.

Santez Mari, Mam Doue, e pep amzer Gwerc'hez,
Plijet gheneoc'h dirazhan bea hor breûtaërez;
Goulenhit m'hor bo ato gwir Feiz, gwir Relgion,
Ha ma tistroïo henhi hugunaoded Saozon.
Selaoûhomp c'hoas gwskoude hac hbars ehana,
Lizer kaër eun Abostol great 'wid an habec-mâ;
Hac daoust ma hedo c'hoas derou kenta'n Ilis,
He wellhomp henhan hvat bonebourien gwir Feiz.
Saud *Jud* eo an Abostol a bini o kounzan;
He ghantel zo talvoudec ha sklear war ghememan,
Delhezus bea prederet gand ar Gatholiked,
Ha kentel vad eo ive avid hugunaoded.
Plijet gand Doue he c'halfe beza holl talvoudec
'Vid starda mad Katholik, distrei Saos difeizec,
Hac an holl hugunaoded d'ar gwir Ilis, ho Mam,
Ma c'halfhemp hen eur strollhad mont holl da Zoue dinam.
Daoust petra a c'hoarvezo, lakhomp atao bepred
Lizer kaër an Abostol dirac hor broaded,
Evid ma wellunt dreizhan petra dlehont da ober
'Vid kenderc'hel e gwir Feiz war or meaa hac e kær.
*Jud* o harnot he lizer o c'houlen digand Doue
Ma kresko en hon toûez, he c'hraçz, he drugare,
M'hor bezo eur peoc'h padus haman war an douar,
O c'hedal mont d'au ëenvou da welet he c'hloar.
« Va breûdeûr kær, hemezhan, m'hem boa kalz c'hoanteghez
Da skriva deoc'h eun tamhic war ar silvidighez;
Hoghen rediet houn breman d'hen ober hep dale,
Evid dont d'ho c'halia da zifen ar gwir fe
Rac habaoñe eun nebeûd e zeûs en hem ruzet
En ho touez hugunaoded a bell-zo diouganet;
Evid beza dilezet an ho skiand ho-unan,
Ha bleïnet dre hoûal dechou, spered, kaloun dic'hlen.
Tud dizeûr ha tud difeiz pere a dro graçz Doue,
Ha frankis an Aviel en horiadeghe;
Pere a ziles Jesus, hon Aotrou, hon Doue,
O tilezel gwir Ilis hac ar gwir Feiz ive.
E pep amzer eus kavet tud fall e toûez tud vad,
Hac ho deus klasket ato lakât bed da falhât;
Doue a bep amzer ive hen deus ho c'hastizet,
Hac anezho great skoûeriou evid skolia ar bed.
Ho phet koûn mad, bugale, petra' herbuas gwech-hall
Gand kalz a dud diskredik, tud direol ha tud fall;
Jesus holl ho diskaras goude bea dieûbet
A sklaverez an Egypt ar gwir Israëlited.
Ho phet koûn mad c'hoas ive he talc'h en hisfounthou,
Satan hac he zroug elez ha vreûdeûr diaoulou,
Hac he vir holl anezo woar benn he zervez meur,
Dre m'ho devoa dilezet dalc'h ho c'heuta breûdeûr.

Gouda beza great brezel d'an elez mad ha leal,
Hac o veza bet trec'het gand an arc'hel Mikeal,
Doue gand he zourn ho skoas hac ho strinkas a stroll
En hisfountou an ifern evid c'hoari ho roll.

*Sodom* ha *Gomorr* iva eo skouer hugunaoded,
Rac goude bea eveldho hez gwech en em zaoiret,
O tilezel gwir Ilis, dioc'h gwir Feiz o tec'het,
'Vel ar c'hæriou dizeür-man 'veçzhint eun deiz tânet.

*Sodom* hac he c'hénghæriou a zo bet holl tânet
Dro eun tân eus an éenvou warnezho diskenbet;
Abalamour d'ho balc'hder ha d'ho lighenteçziou,
Ho daus tenhet warnezho kounhar vras an Aotrou.

An hugunaoded ive, karghet a rambreou,
Karghet a valc'hder c'hoas, dizent oc'h pep mestrou,
Henebourien diçzervel oc'h galhoud ha bèh,
Hevel *Sodom* ha *Gomorr* a renko holl leski.

Tamhal a rehont hep damand gand hargarzedighez
Kemend na hanavezhont, daoust ma ve gwirionez;
Ha kemend a hanavhont hervez pep gwir skiand,
Koulz hac haneval gouez a saoirhont dizamand

Gwal-eür, gwal-eür, goa dezho, goa evid an amzer,
Goa evid hirbadelez, o pep tra hen eur gher,
Goa dre ma kerzhoot haman en hend Kaïn hac herez,
Pini hep mâr ho bleino d'an dizeûr padelez.

Hevel *Balaam* ha kerzhont en hend-se a fazi,
Ha touelhet evedhan dre re a hoüariçzi,
Ne rehoot holl nemed selaoñ ho linoufou direiz,
Hac heûlia ar falz spered dastumet en ho c'hreiz.

*Koré*, *Dathan*, *Abiron* a heûlhont c'hoas iva,
Hen bo dispac'h mihighed henep Ilis Doue;
Rac-se dervez a zuio he tlehont beza strinket
Heveldho en hisfountou evid keza tânet.

Ober a rehont dismegançz ha mèz ho banveçziou,
O tibri hac o c'heva leiz ho gargadenhou;
N'ho deus preder nac haked nemed eus ho c'horfou,
Henebourien hint ato d'ar yùn, pinigenhou

Koabrenhou dù dizouret, gand an avel doughet,
Eus an heil tù d'heghile a bevar c'horn ar ked;
Gwez ha ne vleûnhont morçze nemed da ghel ar goan,
Gwez dizeac'h, diou vech maro, mad hepken d'ober tân.

Goagou môr hint kounharet a bera e tiroll
Eun heôn lous hac hudur evid kountami holl;
Stered red hint hanezho, ha ne gavhint biken
E-pâd an hirbadelez nemed stourm bras kepken.

Sand *Jud* a lavar c'hoas penaos hugunaoded
Eo an dud-se ken direiz gand Henoch diouganet,
O lavaret he teûge souden Doue he-unan
E kreiz eun arme spountus evid barn ar bed-man:

Evid barna an holl dud, tambal an dud difeiz,
Ha diskouez dezho sklear ho faziou direiz,
Lakât dirac daoülagad an holl hugunaoded
Dismegançz great da Zoue, d'ho Ilis benhighed.
Rac an hull hugunaoded a zo grosmolerien,
Atao prest d'ober brezel d'ar gwir Ilis kristen,
Ho balc'hder, ho avelou a ra dezho kerzet
Hervez ho gwal hioülou, ho zechou millighet.
Ne glaskhont e pep babec nemed ho goumidou,
Hac an dud hênvel houtho hac oc'h ho hioülou;
Rac-se hint dare atao da hergui an Ilis,
Ha da belhât diouthi 'vid beva en ho ghis.
Evidoc'h-hu, bugale, kristenien Katholik,
Na dlhit ket bea soüezet o velet heretik
O c'hegazi gwir Ilis, o tec'het diouthi;
Tud ker saotret heveldho n'helbont beva henhi!
Hênvorhit mad haliez e komzou'n Ebestel,
Pere ho deus diouganet an dud-se diçzervel,
O lavaret penaos amzeriou diveza
A welgo tud toüelhet, ganuïaded ar vraçza.
Tud toüelhus ha gaouïad karghet a dechou fall,
Leün a bep fallagriez ha direiz a heud-hall,
Disprijourien gwir Feiz hac an Ilis gwirion,
Ne glaskhont nemed heülia gwal dechou ho c'halon.
Tud hac a dec'h ho-unan dioc'h Corf Salver Jesus,
En eur lakât hen Ilis eur chism bras hac heüzus;
'Tud doughet-holl d'ho c'horfou, lipouzed bras meürbed,
Tud lik, hep doujançz Doue nac haoun razhan hehed.
Evidoc'h, breûdeûr keaz, na heülhit ket morze
Nac ar seûrd touelherien, nac an dud difeiz-se;
Dalc'hit hac en hem stardhit oc'h Jesus ho Salver,
Hac oc'h ha Ilis gwirion ganet war ar C'halver.
En hem zavhit ho-c'hunan hevel tyez speredec,
War diazez ho kouir Feiz, atao e pep habec,
O pedi'r Spered-Santel d'ho skoaçzia, d'ho terc'hel,
Her gwir Ilia, gwir greden atao bete mervel.
En hem virhit da viken e karantez Doue,
O c'hortos an drugarez a Jesus-Krist ive,
Ma c'helhot, goude beza bevet a karantez,
En hem chana ganthan en he lirbadelez.
Skandalhit ha tamhalhit, atao dre garantez,
Ar bec'herien kaleded kouet e barnedighez;
Tenhit eun darn anezho, marghelhit, eus an tân
Da bini hini bet barnet gand Jesus he-unan.
Rac ar paoür keas hugunaod evel m'hen deus tec'het
Eus a greizen gwir Ilis 'vid falz kreden redet,
A neüse a zo barnet da dân hirbadelez,
Ha da veza distrolhet dioc'h Sœnd hac an elez.

Pedhit-eta evithan 'pâd ma man c'hoas a buhez,
Ma tistroi eus he fazi ha c'hoas d'ar wirionez;
Chetu para eo tenha, marghelhit, eus an tân,
Hac ar paoür keas hugunaod ha pec'her he-unan.
Ho phet ive kalz truez oc'h darn-hall anezho,
Pere zo e dalhentez hac e fazi garo,
Hac o kaout haoun evidoc'h, kaçzabit 'vel gwisk saotret
Kemend tra he'l en hem stag oc'h kik hac oc'h pec'hed.
Robit meûleûdi d'an hini a zo holl galhoudec
'Vid ho miret a bec'hed atao a pep hahec,
Ha goude bea kendalc'het atao e gwir greden,
Ma vihot savet d'ha c'hloar, d'ha vadh da viken.
Kemend 'zo hugunaoded a zo holl hargarzus
Da Zoue Tad Holl-galhoudec ha d'he Vap kær Jesus;
Ha n'ho devezo hiken pers en ho heürusded,
Pell dioc'h-se, hen ifernou he vezhint holl gwanet.
Holl henchourien Jesus hac he Religion,
Hep mâr a gavo eur vech kalz glas ha keûs gwirion;
Holl he tagliant en haner Jesus hac he Ilis,
Rac nerz galhoudec Doue ho c'haçzo war ho c'kis.
Jesus eo ar mean hazez eus an Ilis Kristen;
Nep a re stoko hounthan a vruzuno he benn,
Ha mar deû ar mean hazes da goueza warnezhan,
Hep mâr he vezo ive flastret munud ganthan.
Hoghen an hugunaoded eo an henehourien
A zeû da daga Jesus, he Ilis, he lezen,
Dra ho heskin dizeûr, dra ho falz kelenhou,
Hac an dra-ze a danho warnezho kalz gwalhou.
Jesus hen deus lavaret he vezhint hruzunet,
Hac an dasped d'ho strivou kalz ha kalz glac'haret;
Ho-unan en hem golhint, ha dre ho c'holl heuzus
He rahint guelet skeduçzoc'h nerz nep zo didrec'hus.
Henehourien ar gwir Doue hac he Grist baughet
A vêz a vezo karghet, a zismegançz goloet;
Birviken ne zismanthint Ilis na rên Jesus,
Daoust d'ho striv ha d'ho foëlhad, d'ho hujgn koonharus.
Ha drasta kalz a helhint, ober dizhi kalz poan,
Keid m'ho lezo da ober Jesus ar gwir hoan;
Hoghen kaër ho devezho en hem daol gand kounhar
War ar mean-ze diazes evid klask he ziskar:
Kaer ho devo klask diskar an ty warnhan savat,
Ar Religion, me lavar, Ilis gand Jesus grêt,
He vezhint ato flastret habred pa zvezad,
Oc'h ar mean-ze ker kaled hep dont d'he horgelhat.
Ha mar gherhu eun dervez ganthan koueza warnho,
Hep mâr hebed he tuio da vruzuna 'nezho;
Ha chetu gwal heur skrijus hugunaod ha pec'her,
Ho devezo henabet oc'h Ilis ho Salvar.

D'an dervez eus ho maro, mar ho deus kendalc'het
En ho fazi, falz krêden, cpâd buhez her pec'hed,
Ho vezhint holl bruzunet dindan peûez lealded
Eur Salver deûet da veza neûsa barner ar bed.
Diarbenhit, ô Jesus! eur gwal-eûr ken diseûr,
O ustreï d'ar gwir Ilis breman hon oll leeûdeûr,
Hugunaoded aheûrtet, koulz hac ar bec'herien,
Ghrit ma c'heûlhimp holl pelhoc'h an hevelep kreden;
Kreden Ilis Katholik, Apostolik Romen,
E pim hepken he-man gwir Feiz ha gwir greden,
Hac her meas eus a bini ne deus e gwirionez
Nac heurusded da c'hortos, na gwir silvidighez.
*N.* Goude an oll gwastadur-mâ,
Na deûs ket a leac'h da grena
E teûfe kalz Katholiked
D'en hem ober hugunaoded,
Ha mar be eun darn dizeûr haoûalc'h
Evid ober eun dra ker balc'h,
He kavhint ive kastidighez
En amzer hac en lirbadelez.
Hoghen Katholiked ho-unan
Ho deus leac'h da gaout kalz a grenvan;
Ma na d'hint feal d'ho Religion,
O tont d'he miret a greiz kalon:
Rac na ket haoualc'h beza kristen,
Ret eo c'hoas miret mad al lezen,
Hac he miret ive pen-da-ben,
'Vid en hem ziarben dioc'h ifern.
Ober a dlehont holl kemend a lavar,
Dindan boan da denha warnho hep mâr
Ar gwalhou a denn an hugunaoded,
O tec'het dioc'h kreden Katholiked,
Evid diarben eur gwal-eur ker bras,
Me fell dign ho lakat en ho heas,
O tiskouez dezho an holl bec'hejou,
Henep an Ilis hac he lezenhou.
Ha da ghenta war galz digareçziou,
Pero a ra hez terlu ar yuniou,
Dilezel konfeçzion ha kômhunion,
Ha Pask bep kloas en he barhes gwirion.
Chom reir oc'h taol derc'hend ha dervez yûn,
Dibri kalz re war digarez m'eus yûn.
Evid mirot kaout ro a naoun,
Chom reir evel-ze war ho skaoun:
Ober dioc'h nôz korfajou bleis,
Da viret oc'h naoûn antronos deis,
Ne deo nemed ober neûs da yûn,
Ar pez ne dâl netra da nicun.

Dibri, heva etre ar prejou,
Nemed œuvri e rafet louzou :
Rei d'eun hall da heva ha da zibri,
Pa zeû d'ho ty da ober kevridi,
Dre zigarez war ho meno,
Ne dorr ket yûn ar pez zo tano,
Ar pêz a zo eur falz krelen
Hac e bec'hed ne zizum dên :
Rac nep hep habec mad her gra
Zo kablus evithan ha neçza :
Goude beza dre zibevesdel
Hac hep koûn ho yûn torhet,
Dibri a nevez hadarhe,
Pell dioc'h dic'hlaoûi war an draze,
O yûn startoc'h dilerc'h an dervez,
Hac hervez he holl c'halhoudeghez;
An traou-ze holl e zisplig kalz da Zoue,
Hac e deiz yûn ne dhint ket a zere.
Da derhi he yûn halia eun hall,
A zo atao eun hali gwal fall,
Dreist pep tra pa houzor mad he mâ
Hen hoad a ranker kaout 'vid yûna ;
An nep her gra a zo kalz kablus,
Dre ze he ra eur pec'hed grevus ;
Karga a ra he goustiançz dre ze,
Hac hep diskarga hini leghile.
Mar debrer kic e derveçziou treûd,
Souben lard hep nac habec na skeûd,
Hen ober hep haçzaud mam Ilis,
A zo beza map pe eur verc'h kris,
Rac hen hezom dibri kic pe zouben,
Digand mam Ilis e ranker goulen
Beza dioc'h an treûd diskelet,
Evit beza eus a glinc pasket,
E klênved zo-hên an dizeûrha
E tleur da Ilis an hazaouez-mâ :
Dibri c'hoas da Verc'her al Ludu
Ar c'hik zo manet eus a eun tû,
War digarez ne deo ket c'hoas
Deraouet neûse ar C'horais bras,
A zo beza kristen diskorpul
Hac a zelhit meûr a drubul.
O Doue ! hên a gouezo kalz truez
Oc'h niver bras a gristenhien,
Pere her bed-man hed ho buez
Ne glaskhont hevel ar c'hellhien
Nemed beva her c'hic, her bero,
Hep koûnia morçze her maro !!!

Kalz-hall hènvel mad oc'h hugunaoded,
Ne dostahont morçze oc'h belec hebed;
N'ho deveûs morçze an oferen-bred,
Hac hevel p'en hem gredfhent dienét,
Na glaskhont beva nemed a rost,
Ne rehont na Pask na Pantekost,
N'ho deus baliez oferen hebed
D'an deiziou bers ha gwrc'hemenhet;
Ho c'horf hepkên a ghentelhont,
Ho c'heiz a eneou a zilezhont,
Ne c'houzanvhont ket ar binigen,
Ne verhont ket e gwir gristenhuen.
Gwir gristen Katolik e gwirionez
A dle beza bemdez war he bevez,
Evid na dorfe a nep seûrd doare,
Gwrc'hemenhou an Ilis na re Doue,
Rac gout a dle hac hep mâr hebed
E ve an draze eur gwal bec'hed.
Rac-ze eo pec'hed grevus evithâ
Chom hep kovez bep bloas da viana,
Ha komhunia da Bask en he barhes,
Pa hell hen ober hep nemeûr a zies.
Pec'hed bras zo-kên e ve evithan
Beza ra diegus war ghememan,
Ha mar deo tad, mam pe benn tieghez,
Lezel ive dre he lezireghez
He vugale, ha vitiçzien ivez
Hep kovez, da nebeûta, bep blavez,
Hep ober Pask en ho ilis parhez,
Pe glask hen ober o vont da goves.
Bugale zo-kên a zo pec'hedus,
Ha dirac ar goustianç kalz re gablus,
Pa na goveçzabont ket eur vech her bloaa,
War digarez ne dhint ket hoaget c'hoas,
Nac en hoad ive da gomhunia;
Kofez zo ret goude pec'hed disterha.
Eur C'hatolik mad, mar deo pec'hedus,
Na hell kat, hep pec'hed bras ha grevus,
Tremen amzer Koreiz hep yûn bemdez
Kotuerou ha yûniou hall ivez,
Gand mam santel Ilis gwrc'hemenhet,
Hac hep babac mad, dindan boan a bec'hed.
Evid beza kuit a dreûd hac a yûn,
Bep blavez har C'horeiz ha bep sizun,
E ranker kaout habegou mad bepred,
Dindan boan beza kablus a bec'hed;
An habegou, heme an Doctored,
A zizam a dreûd hac a yûn bepred,

Eo eur c'hlénved bras ha grevus,
A bini a saver poanhius;
Ar graghez ho toughen bugala,
Hac an holl magherezed ive.
An dud pere a zao eus a glénved,
Hac an holl goziaded dinarzet;
Tud yaouank ha n'ho deus ket ive c'hoas
Peur-c'hreat ho unan-warnughendved bloas:
Tud eus a bere an holl labouriou
A zo re boanhius 'vid gouzaon yûniou:
Ar beorien a vev diwar baluzen,
Ar re o yùn, ho deus re a boan benn:
Ar reman holl a dlefe gwskoude
Goulen bea diveïet a gliemend-se,
Hac dén ne dle bea ha varner he-unan,
Hoghen mam Ilis barnerez pep-unan.
Hén a zo gwskoude kalz tud hen Ilis,
Hac a zeû bemdez da veva en ho ghis;
Fae a rehont war he holl gwrc'hemenhon,
Goab a rehont eus he holl gwrdrouzou,
Hac eus a re Doue ne rehont vân hebed,
Ken a veçzhint eun dervez ifernet.
Ma na fell ket deoc'h età disken,
Na koüeza eun deiz hen iferu yên,
Hazeûlhit al lezenhou kristen,
Ha grhit ar C'horeiz penn-da-benn,
Hac evid maga mad ho c'hena,
Sakramanthit hahez ive.

Dilost.

*K.* Hanaoüet he zeo età, ha dre-ze delhezns
Eus an ifern peûrbadus, Katholik diégus
Pini a chom bep sulvez hep oficz, hep ofern;
Mar dalc'h atao hen hend-se he zai beûn d'an ifern.
Chom digovez hep hankan eur bloas da viana,
Ha da Bask en be barhes chom hep kombunia,
A zo torfed ar braçza hac eur pec'hed heûzus,
Rac dreizhan mar kendalc'her e zear d'an iferu ruz.
Penliadorez tieghez, mar deo ben habec-se,
Diegus bete lezel he dud, he vugale,
Da chom hep mont da govez bep bloas da nebeûta,
Ha hell gortos mont ive hen ifern da dana.
Bugale n'hint ket dibec'h, daoust n'a sakramanthont,
Gwech her bloas da viana ma na gofeçzahont,
Eur vech en hoad da bec'hi ne d'hint ket direbech,
Ma na dostahont oc'h belec bep bloas atao eur vech.
Ne deo ket c'hoas didamhal nep a zles ar yûn,
Gwrc'hemenhet gand Ilis tri dervez ber zizûn,

E-pâd ar C'hotueron hac er C'horeiz bemdez;
Mar hen diles hep habec, eo eur c'hristen divez.
Derveçzion-hall zo c'hoas deiçzion a bmigen,
Derc'hend Gouëliou hor Salver hazeûlus da bep dên;
Goüeliou ar Werc'hes-Vari ha kalz-hall eus a Sænd,
A c'houlen ma ve yûnet an deiz a ziaghend.
Kememan a zo urzet gand mam santel Ihs,
Ober faë war an urz-ze ha beva en he c'lus,
A ve beza kalz kablus hac a bec'hed marvel,
Ha dre-ze e tirezer ifern hen eur vervel.
Ar re ho deus tremenet ho blavez-warnughend,
A renk hevel pec'herien yûn ker koulz hac ar Zænd,
Urza a ra pep-unan hac urza' ra an holl,
Henebi hep gwir habec a ve suna he goll.
Dibri da wener, sadorn kic, a zo difenbet;
Nep her gra a zo houaçzoc'h hegbed hugunaoded,
Hac o veza disprijet lezen Ihs hamâ,
He rankhint mont d'an ifern goude-ze da ghika.
Klevhit etâ, tud difeiz, klevhit barnedighez;
Ma na rhit ar C'horeiz, ma na dhit da govez,
Ma na rhit ket ho Paskou ha ze dre ho ratos,
He kafhot holl eun ifern eleac'h ar barados.

# KAN HEISVED-WARNUGHEND.

### Ar Pec'hejou meûr.

*N.* En hem lakehomp bremâ da brederia ractâl,
War ar pec'hejou meûr, hanvet c'hoas kapital.

Eur gher età c'hoas war ar pec'hejou marvel,
Seiz a zo anezho, mont a rehomp d'ho hanvel:
Ar Balc'hder, Skarzder, Gadelez, ha Gwariçzi,
Al Lountreghez, Buaneghez, ha Dieghi;
Ar pec'hejou-man holl a laka a steiou,
Ar gristenhien da goueza e kreiz ifernou:
Staga houtho he galoun hac ho hazeûli,
A zo iwe, koulz lavaret, en hem zaoni.

*K.* Pec'hejou meûr' zo habec eus holl bec'hejou-hall,
Mamen hint hac heienen eus a bep pec'hed fall,
Hac hevel penn brezelher a vlein brezelhidi,
Ar pec'hed meûr he unan a drein holl da bec'hi.
Prederhomp età breman ar seiz pec'hed meûr-ze;
Prederhomp mad hanezho an heil goud' heghile,
Evid guelet mad gwalhou a bera hint habec
Her bed-hall hac her bed-man evid pep dên kiriec.
Kenta pec'hed penn-habec pe ghenta pec'hed meûr,
Eo ar balc'hder dizeûr habec braçza gwal-eûr,
Hac hên hen deus digaçzet ar maro war ar bed
Goude beza an Elez eus an èen diskaret.
Hên a daolas her meas, a zivaradozas,
Hon tud kenta, tad Adam, hac Eva, hor mamm gheas;
Dreizhan he zhint barnet da vil ha mil boanhiou,
Ha nhi da zibri bara dioc'h c'hoëzen hon dremhou.

Dindan hon treid ar balc'hder hen deus bêz digoret,
Eus an êen war an douar hen deus Doue digaçzet,
Hac he lakeat da vervel, siouas, oc'h ar groas,
Evid salvi hon ene, hor miret dioc'h kalz noaz.
Balc'hder a ra c'hoas mervel Jesus en hon ene,
Hac her stag c'hoas a nevez oc'h ar groas bemde,
Hên a laka da goueza bemdez hen ifernou
Niver a dud pec'hedus, a goll kalz a eneou.
Balc'hder a zo bargarzus dirac Doue hac an dud,
Hac ha hargarzidighez en amzer ma ra'r mûd,
A zo atao milbighet dirac Doue har an dên
Warnhan hac ha oberou mallios atao a denn.
An dên rok, an den huel, habred pe zivezad,
A ranko diles balc'hder ha kalz goude platât;
Rac nep en hem huela, a lavar hor Salver,
A vezo hizeleat her vuhez-hall pe'n amzer,
Doue oc'h an dud huel a rebarh atao,
Hac habred pe zivezad he pilo war ho fao:
Tyeghez an dên huel a vezo diskaret,
Ha d'ha binvidigheçziou griçzien a vo trouc'het.
Paoûr peûrghedked mar deo huel hac avelus,
Dirac an dremm a Zoue a zo eun dra heûzus,
Rac paoûr hûel, hemezhan, ha pinvidik gaoûiad,
A ra heûghi he galon, serha he zaoulagad.
A hep amzer gand Doue balc'hder zo bargarzet,
Ar skeûd hepqên hanezhan 'ra dezhan dremm kuzet,
Dra ar guel eus ar balc'hder he teû kalz da houja,
Ha na hall distrei hounthan nemed 'vid he zrasta.
Avel an den huelus ne deo nemed moghed,
Hac eun dervez a zuio ha veçzhiat holl tanet,
Gand buaneghez Doue e punçz an ifernou,
Hevel ma vez luduet gand tân, ar c'holoyou.
Divea troidelherten her fead eus ar gwir Feiz,
A lavar dehomp sand Paol en hano gwir Ilis,
A vo karghet a valc'hder ker houas a falz elez,
Hac haveldho ho devo an ifern evid lez.
Ret eo etâ dign dioûal dioc'h balc'hder her bed-man,
Kên hem oberidighez, kên er pez a gouman,
Pe c'houzaon da wirviken devi hen ifernou,
Gand an holl dud avelus e mesk an diaoulou.
Rac dên halc'h, dên avelus na helho birviken
Kaout perz hebed gand Jesus hen heûrusded an êen;
Ne halher gouzaon heno, heme an Abostol,
Na balc'hder, na lighentez, lountrec na mesvier foll.
Guelhomp breman penaos en hem gaver kablus,
Eus a eur pec'hed ker bras a eun droug ken noazus,
Ma c'helfhemp en hem dioûal dihounthan goude-ze,
Ha mirat mont d'an ifern dre ar c'hraçz a Zoue.

*N.* Dre ar balc'hder kalz bo pec'her,
Gaud plijadur pa henvorer,
Henhan he-unan pa he dûd,
O kredi kaout talvoudekoc'h brûd;
Oc'h en em gredi talvoudekoc'h
Hac eus a eur goad kalz huelhoc'h;
O kounia kaout kalz mui a spered,
Muioc'h a nerz ha kaërhoc'h ghened,
Eghed niver bras eus a re-hall,
Pere a greder ato beza fall:
Henvori e teûfe an traou-ze,
A c'hanhomp kentoc'h eghed a Zoue,
A zo beza kalz re avelus,
Hac avalus meûrbed re gablus.

Dont da zisprijout re-hall ive,
Dre n'ho deûs ket hevelep doare,
Nac hevelep talvoudeghezziou,
Dre n'ho deûs kemend a vadou;
Klask dre roghentez beza meûlet,
Ha dreist ar re hall beza savet,
Klask beza gwel deûet eghed re hall,
Hac evid-se dont ro d'ho zamhall,
A zo beza kalz ro avelek,
Hac a bec'hed grevus bea kirick.

Ober faë re war ghemend a zo,
Hac ovid en hem veûli atao;
Foughea kalz c'hoas he c'halhoudeghez,
He spered lemm hac he c'houeçzieghez,
He oberou mad, he haluzenhou,
Ker koulz hac he zeolougou,
A zo beza dên re avelus,
Ha dên avelus meûrbed kablus.

En hem foughea eus an droug grêt,
'Vel da vea heurhe gwal ghempenhet,
Daoust a ne va ket an droug barhuet,
A zo atao eur gwal bec'hed:
En hem veûli da veza great eur mad,
Pini e gwirionez ne deo ket great,
Doughen re-hall d'ober bevelihan,
Rei dezho hevelep hioul ganthan,
A zo bepred beza kalz kablus,
Hac ive re vras mail avelus.

Klask beza huelhoc'h eghed re-hall;
Deolhoc'h, gweçziekoc'h eghed eun-hall;
Hioûli beza gwelhoc'h, c'hwi her goar,
Hac atao muioc'h eghed na doar;
Klask hepken beza kerkoulz a re-hall,
Ober dreist he c'halhout dispignou fall;

Ober evid foughea kalz a zleou,
O paëa pere 'vez kalz hankemou,
Pero a vez lezet hep ho faëa,
Hac a ra d'ar re-hall kalz ghina,
Kalz grosmola ha kalz hibouda,
Ha henep ar fougherien vras-mà,
A zo beza foughéer huelus,
Ar pez a zo meûrbed pec'hedus.
Kentoc'h eghed en hem zislavaret,
Nac'h eur wirionez hanavezet;
Kentoc'h eghed hanzao he fazi,
Muda atao hac en hem haheûrti;
Kend eghed lavaret freaz gwirionez,
Korvighelha, troidelha ivez,
Palamour d'an dismegançz ha d'ar vêz,
Hac evid miret oc'h kalz a henkrez,
A zo beza foughéer huelus.
Ar pez a zo meûrbed pec'hedus,
Koulz a difen he greden henep holl,
Ha disprijout kreden ar re-hall holl,
Hac hini zo-kên ar re furha,
A zo beza avelus dreist pep tra;
Dreist pep tra pa zifenher hanizhi
Gand roghentez hac iva kaçzouni.
En hem habeûrti da reiza he vuhez,
He gousiançz hervez he hioûl diez,
Hep heulia morçze kûzul dên hall,
Konfeçzour hebed na mestrou hall:
Disprijout an haliou fur ha mad,
Oc'h en hem gredi haoualc'h hanad,
A zo beza avelus divezed,
Hac a vezo hen ifern kastizet;
Cheiu loden an dud avelus,
Koulz hac hini pec'herien gwal skoûerius:
Doue r'hor miro holl dioc'h roghentez,
Dioc'h pec'hed dizeûr an droug elez.

*K.* Ar balc'hder a viskoas a zo bet stard gwanet,
Abaoue derou kenta hac habars derou-'r bed,
Lucifer hac e ghenseûrd taolet eus an êenvou,
Hac *Adam* eus a Eden, a ze, zo holl gwestlou.
Balc'hder ar bed a denhas warnezhan malhos Doue,
Bete diskarga warnhan holl sifelhou an êe;
*Sodom* ha *Gomor* ive, kalz kæriou-hall oc'hpen,
A dealhas dre ho balc'hder eus a Zoua ar houalen.
*Pharaon* hac he holl arme, palamour d'ho avel,
E kreiz mòr rûz a renkas kountip unan mervel;
Evel-ze, heme Zoue, dên balc'h hac avelus,
Eus a greiz he vroaded 'vo distaolet mèzus,

*Alexandr*, *Antiokus* ha *Nikanor* goude,
Abalamour d'ho balc'hder' zo bet gwanet ive,
Ha *Nabukodonozor* goud' he holl avelou
E-pâd seiz vloas a renkas en hem vaga' foënhou.
Kemend zo balc'h en eur gher, karghet a avelou,
A denn atao warnezho kaçzoum an Aotrou,
Hac babred pe zivezad a denho kalz kastis,
Ha kalz dismegançz c'hoas gand kalz a boanhiou kris.
An dên rok, an dên huel, an dên re avelus,
A ziles ar gwir c'hloar hac ar c'hloar peûrbadus;
Ober a ra kalz dispac'h da dizout ar skeûden,
Ha ne gav en eur vervel siouas nemed ifern.

# NAVED KAN WARNUGHEND.

## Ar Skarzder,

**Htoûl re vras evid madou ar bed.**

*N.* Neked madec nac arc'hantek
Eo a ra dên, krign ha dalc'hus,
Hoghen kalon re hioulek,
A vadou, a arc'hand founhus.
Evid beza pervez ha dalc'hus,
Ne deo ket rat kaout madou founhus,
Staga ha galoun oc'h eun nebeûd,
Ha pa na ve kên nemed eur skeûd,
A zo ato kaout re a skarzder
Hac a ra dên, kablus ha pec'her.
*Abraham* ha *Job* ho doa madou bras,
Ha ne houhent skarzerien biskoas;
*Jusas* dishênvel a hioa paoûr braa,
Hac a houe eur c'hrigner dijoas.
Beza krign ha dalc'hus her bed-man,
Evel ma welhimp warlerc'h duman,
A zo en hem lakât en habek,
Da c'houzaon her bed-hall kalz a hek,
Rac eur pec'hed eo an heuzuçza,
Doue her bed-hall a reok he zrasta.
*K.* Ar Fúr hen deus lavaret o zeûs war an douar,
Eu dra heùzus da welet, tra dizeûr ha dispar,

Ar skarzder eo an dra-ze, ha daoust d'he holl houal vrûd,
Ne deo ket c'hoas gwskoude dibaod e toüez ao dud.
An desped d'ar brud fall-ze e weler war ar bed,
Niver a dud a zanvez ha perc'henhet meurbed,
Pere dre ho skarzeres a ra ho zûd hac hi,
Eur bàr kalz hezomhekoc'h eghed na deo ho c'hi.
Eun dên da bini Doue hen deus roët dreist poüez,
Ha madou ha lorc'hentez, 'vid beva en he hæz,
Ma na gred ket a dânva eus ar pez hen deus bet,
A zo koulz hac ar paourha diwisk, diberhenhet.
Chetu petra eo madec, moundian, krign ha dalc'hus,
Ar skarzder' zo evithan eur c'hlênved morc'hedus;
Ne gred ket eus he zanvez distrei an dister dra,
Nac evid en hem vezur nac 'vid en hem wiska
Ne deûs tra war an douar hargarzuçzoc'h eghed
Na deo ar paour keas skarzer c'hoantus arc'hand bepred,
Gwerza rafe he ene da greski he zanvez,
Hac evid berna skoüejou he chom diwisk hahez.
An dên dalc'hus ha skarzer a goll koûn gwir vadou,
Madou ar vuhez peûrbadus: n'hen deûs huanadou;
Ne henklask war an douar nemed danvez ar bed,
Kentoc'h 'ghed ho dioueret he c'haotre bea kolhet.
Ar skarzerez hen doughen da galz a bec'hejou;
E kever paoûr da grisder, e kever e dudou:
Da vervel gand dienez he lesfe banezho,
Hac evid mad ho heberc'hi gwenhee ne zispigno.
C'hoëro evel ar verjus ha morc'hedus dreist penn,
Pa renk en he hezomhou eur skoued benhac dispenn.
En hem roïo d'ar ghevier ha d'an dislealded,
D'al le-fioz, trubarderez, pa dlefe bea kolhet.
An dên stag oc'h ar madou, dên krigner hac a zalc'h,
Bete dezhan he-unan hezomhou a zinac'h,
Na raïo ket d'he hentez, a lavar c'hoas ar Fur,
An disterha vailhantis, disterha plijadur.
Mar gherhu ganthan ober eun dra benhac a vad,
Her gra an desped dezhan hac en eur c'hrosmolat,
Diskouez a raïo ato droughiez vras he galoun,
Hac ar biçzoum re vras 'zo henin krafet doun
Eun dra hargarzus c'hoas, hemer' Fùr hadarhe,
Fo guelet eun dên dizer hep greg na bugale,
Ker staghet oc'h ar madou ma labour nôz ha deiz,
Evid berna c'hoas danvez hac a zeon hac a gleiz.
Ne lavar morçze dezhan: perac kemend poanhia?
Evid piou e tastuman an holl danvezou-mâ?
Ne goûn nemed da verna, da vac'houni danvez,
Di vale nôz ha deïz hen eun hend leûn a vêz
Henhez eo e gwirionez hend skarzer milbighed,
Kemend a vale henhan ne dhint ket dibec'hed,

Hend an ifern eo henhez na dhit ket reir ganthan,
Hac ho c'hene a golhot mar kerzint pell dreizhan.
Tec'hit eta a vreman dioc'h skarzder milhighet,
Ma na fell deoc'h eun dervez ganthan beza daonet,
Hac an dén piz ha dalc'hus 'zo hevel divadez,
Ha ganthan ho vo taolet hen ifern didruez.

*N.* Guelhomp breman e daou c'her,
Penaos en hem gaver
Kablus eus a cur pec'hed,
Skarzder ha krignder galvet.

Kiblus bras hoar hanezhâ,
Pa deûher d'en hem staga,
Oc'h ar madou eus en douar;
Hen ober eo koll gwir c'hloar.

Beza c'hoas re lnoûlec,
Ha da glask madou re c'hoantec,
Dirac Doue a zo re gablus,
Hac a ra koll ar vuhez heurus

Koll a rear c'hoas hanizhi,
Pa zeûher re da oberi
Bep Sulvez ha bep Goûel bers,
Hevel dre labour ha dre wers.

Klask neûse gounit kalz danvez,
'Zo bea kablus e gwirionez,
Ha dreist pep-tra pa zistroer,
Dioc'h an oferen pe gwsper,
Pe he dûd, pe he vugale,
Pe he vitiçzien hall ive.

Kemend a zo piz haoualac'h,
Bete zo-kên d'ho dud dinac'h,
Ar vagadurez ha boûed mad,
Hac evid ho gheler dilhad,
Ha kemend a zo ret dezho,
Evid ho derc'hel yac'h ha beo,
A zo krigner bras ha skarzer,
Ha kablus bras dirac Salver.

Beza kris e kever ar paour,
Kentoc'h eghed freza he hauur;
Ho dilezel o dienez,
Ha da vervel gand an hânouez,
Kentoc'h eghed rei dezho,
Boûed ha dilhad 'vid ho golo,
A zo beza skarzer meurbed,
Ha skarzer zo kên milhighed.

Beza re skarzer eo ivo,
Dont c'boaa d'en hem hankema re,
Hac her c'hol'hou hac her gwalhou,
Ha pa vezer hep goumidou;

Huanada re ha huñela,
P'en hem gaver en habec mâ,
Hep klask 'hem frealzi e Doue,
Hac hazeûh he hioûl neûse,
A zo beza skarzer heûzus,
Hac a zelhit poan peûrbadna.
Lavaret ghevier pa hrener,
Hac evid gwnit pa werzer,
Touet kaër war ar gnoû ivez,
Kuzet oc'h neçza gwirinnez,
Ar çznu fall eus marc'hadourez,
E gwerz hac e prenadurez,
A zo ato re a skarzerez,
Hac a zelhit daouedighez.
E renk skarzerien he ma ivez,
Kemend holl a zispign ho danvez,
Hen avelou, a fouglèrez,
E c'hoariou fall, e gallèlez,
P'en hem lakchont en habec dre-ze,
Da chom reir hep paëa ho dle;
Da ober henor d'ho holl graou,
Da zevel mad ho bugaleou,
Hervez ho renk hac ive ho stad,
Eus pep skarzer, ze zo gwestl mad:
Heal hac heghile a zo kahlus,
Hac eus an ifern delhezus.

*K.* Na vezhit età morçza dispigner na skraber,
Rac an heil hac heghile deoc'h a goustfe re gher,
Her bed-hall pe her bed-man skarsder a vo gwanet
Ha war an douar kalz skoûeriou a ze a zo guelet.
Habaoûe derou kenta ar bed bete vremâ,
Ar skarzer 'zo bet gwanet a doareou heûzuçza;
*Adam* dre ma c'hoanteas beza pâr da Zoue,
A hoûa kalz hizeleat, kalz kastizet goude.
*Kaïn* ker c'hoantec da veza ken deûet-mad hac a vreûr,
A Zoue a goll trugarez, a denn warnhan gwal eur;
Evel-se e pep amzer ar skarzerien c'hoantus,
A zo bet ato gwanet, kastizet stard ha drûz.
Dre he skarzder dizeûr hac he c'hoand kaout arc'hand,
*Achan* war he ghenvreûdeûr a denhas kalz dismand,
War ha ghenvroïs he tenhas drougalred ar hobaçza,
Hac he-unan ha kolhas he vuhez, ha beadra.
Skarzder ar roue *Saül* a ra deban gwal bec'h,
Bete lakât he Zoue hounthan da gounhari,
Dre ma hen doa hespernet roue *Amalecited*,
Hac eun darn eus ho madou : tra hounthan difenhet.
*Achab* gand he skarzôrez e kever paour *Nabod*,
Gand *Eli* zo gwrdrouzet en eun doare dihaod,

Hac eus ar gwalhou braçza, ma na ra pinigen,
A chetu petra' c'hortos ive ar skarzerien.
*Giezi* dra he skarzder a denhas warnezhan
Eur c'hlènved an dizeùrha, lorgnez an heûzuçza.
Evel-se ar skarzèrien, habred po zivezad,
A denn ato warnezho an droug e leac'h ar mad.
An dên, heme Salomon, en hem ro d'ar skarzder,
A reûstlo he dieghez hep mâr e berr amzer;
He dûd zo-ken a lezo her vraçza dienez,
Kentoc'h eghed dilezi he grign he skarzèrez.
Skarzèrez o gwirionez eo merc'h droug hioulou,
Hanvet her Skritur Santel gwelaouenhed, glulou,
Pera a lavar ato: digaçzet, digaçzet,
Hep galhout beza morçze gand tra hebed gwalc'het.
Ar skarzder a zo unan eus ar pec'hejou bras,
Pera a denn hep dale eus a Zoue kounhar c'hlas,
Hac a laka ar skarzer en habec hea kolhet,
Ha da viken hen ifern gand Doue beza gwanet.
An diouganer *Isai* hen deveus lavaret,
E vezo ar skarzèrien ho-unan dilèzet;
Dizer he vhint, hemezhan, lèzet hep bugale,
Dre na houzhont ho maga nac ho freder ive.
Skarzèrez, c'hoas, hemezhan, skignet war niver bras,
A laka Doue a kounhar ha da ober kalz glas;
Trei a ra penn diwarnho, kuzet a ra he zremm,
Ha n'hen devezo houtho nep truez, daoust d'ho holl glemm.
An diouganer *Jeremi* a lavar c'hoas ive,
Penaos tièghez skarzer, he c'hrec, ha vugale,
A dremeno eun dervez e perc'hentiag divroad;
Me, hema Zoue, o brevo dindan va dourn ha troad.
Ar skarzder 'zo bet ato habec dislealded,
Bete zo-kên a touez ar re vras eus ar bed;
Evel-se penhou braçza e touez ar juzevien,
*Menelaüs* a zieûbas dre ho skarzerez yên.
*Jason*, ar skarzer heûzus, ha trubard *Onias*,
Dre ho skarzerez heûzus he vreûr a drubardas,
Ha tud *Simon Machabée*, dre ho zrubardèrez,
Hac evid kaont kalz arc'hand hen trubardas ivez.
Evel-se ar skarzèrien a zo holl muntrèrien,
Hac anezhô ho-unan hac ive eus peùrien;
Ho ene keas a lazhont, a lavar Salomon,
Hac eus ar paour ho karfhent diframha ar galon.
Gwal-eur, heme *Habacuc*, gwal-heur d'ar skarzèrien,
Korkoulz a d'an dud difeiz, disleal, diboël ha tenn,
Rac goude bea dismantret kalz dre ho skarzèrez,
Ho vhint dismantret ive, daoust d'ho higignèrez.
*Babilona*, hamezhan, goude bea dismantret,
Eun niver bras a vroiou ha kalz tud diskaret,

A ranko koueza ive, ha daoust d'he falz doueon,
He vezo souden brèvet dindan taol gwir Aotrou
Ret eo età dilezi ha kaçzàt ar skarzder,
A lavar dehomp sand Vaze warlerc'h eun Doue Salver,
Hac e-leac'h dastum madou pere a dro e douar,
Kaout hast evid an danvez en hem vir her gwir c'hloar.
An Abostol sand Paol a lavar dehomp zo-kên,
Ne dlefhet morçza hênvel e touez ar gristenhien,
Na skarzder na lighentez, dre ma zhint holl mêzus,
Hac evid gwir gristenhien bepred re gaçzaûs.
Sand Paol a lavar c'hoas d'he ziskib Thimothée,
Deski d'he dud' hem zioual dioc'h pep skarzder ive,
Dioc'h hioul re vras ar madou pere a ra koueza
E laçzou an droug spered, en henkrez dizeûrha.
Ar skarzder hac hioul re vras a vadou, a zanvez,
A ra buanic koüeza e kreiz daonedighez,
Rac ar skarzder, hemezhan, eo griçzien holl gwalhou,
A ra buan koll gwir Feiz, koueza e kalz poanhiou.
Dioualhit età, breûdeûr, dioc'h krign ha dioc'h skarzder;
Dalc'hit ho kaloun distag dioc'h madou kên dister;
Kàrhit kalz al larghentez ha grhit kalz haluzen,
Hac e leac'h direz ifern, êen a vo ho loden.

———•oooo•———

# TREGONDVED KAN.

## Gadelez.

*N.* O veza c'hoas kalz divizet,
Diwar benn ar pec'hed lik,
Haman n'en hem hastenlign ket,
Ne hirign nemed eur gherik,
Evid mi tuio kountip-unan,
An holl da zistrei dihouthan,
O prederi he hudurerez,
Hac ive he hargarzidighez.
Deskomp età pe gher bras eo,
Ha penaos he flemm lete ar beo,
Bete beo an ene, me lavar,
Rac e punçz an ifern he diskar.

*A.* E leac'h-hall hon eus komzet eus a bec'hed ar c'hik,
Haman hanezhan c'hoas leverhomp eur gheuk,
Evid pelhât dihountan ar c'halounou kristen,
Ha miret na vo dreizhan kolhet an dister dên.
Leverhomp c'hoas-tà haman petra eo lighentez,
Evid doughen d'he zonja pec'her lik, pec'herez;
Dihunhomp c'hoas mar ghelhomp e kalounou an holl,
Kâz hac heûz oc'h eur pec'hed a gaçz kemend da goll.
Eur girantez kilz dueiz eo eus a bers an dên,
Evid plijadur mezus a drem d'an ifern yên,
Hac a ra koll her bed-man pep brikl vad hac henor,
Da nep a zigor dezhan eus he haloun an hôr.

Sand Paol hen deus lavaret he zeo ken hargarzus,
Hac evid ar gristenien eun dra c'hoas ker mezus,
Na dlefe beza morçze en ho zouez hanvet,
Rac kunnia hepken henhan a hell rei gwal bec'hed.
Hac evid gwir, lighentez a zall buan ar spered,
Trenka kreun a ra kaloun a zo dezhan doughed.
Skrand dên a dêuvalha, divezet bras her gra,
Ha lealded he ene a laka da vouga.
Dên dalhet gand lighentez ne daol ket mui a spled
Och klemhou he goustiançz mùghed n'hen defe ket;
Ne ra zo kên màn hebed nac oc'h he hano mad,
Nac oc'h Doue he-unan, menha' ra he guitât.
N'hen deùs kên mui a vertus na deolded hebed.
A offiçz, sakramanchou he zeo holl distroet;
He' galoun a zo troet kement oc'h lighentez,
N'hen deùs kên koûn, kên hioûl, kên sell nemed henhez.
Ne gaûn nemed likaoûs, ne gaûn ket e Doue,
N'hen deus pelhoc'h kên komzou na kên lheçziou ive;
Tremen a ra he vuhez o c'hober lighentez,
Ha goude he varo siouas, an ifern a zirez.
Evel-se an diveza kerkoulz hac ar houaçza,
Demeûs an holl glênvejou a ro ar pec'hed-mâ,
Eo ar c'holl eus ar Feiz, ar c'holl eus a Zoue,
Koll ene, koll barados, ha rosta goude-ze.

---

# KAN UNAN HA TREGOND.

## Ar Gwariçzi.

*N.* Sand Paol, abostol, e laka gourven
E renk lighentez hac en he c'hichen,
Lavaret a ra . lik na gourvenhus,
Ne dahiot birviken d'ar vuhez heurus,
Rac ar pec'hed gourvenhec koulz a lik,
A rosto hen ifern kroc'hen ha kik.

*K.* Gourvenha eo-tâ beza rec'hus a vad hentez;
Eus an droug a deû dezhen beza direis joaius,
A zo ive gourvenha hac eur gourven divez,
Hac eus a galz gwastadur meûrbed eo delhezus.
Eun dèn rec'hus dre habec n'eo ket-tâ gourvenhus,
Rac evid beza kablus eus e bec'hed gourven,
E renker a vad neçza beza direiz rec'hus,
Ha direiz joaïus ive pa gouez droug war he benn.
Rac-se-tâ beza rec'hus dre na doar ket ker koulz
Hevel kalz-hall a vreûdeur pere gwel en hem boulz,
Dre ho skiand hac ho vertus, ho gweçzieghez, furnez;
Hiouli beza ker koulz, ne deo ket kaout herez.
Herezi kaout kalz fûrnez, beza koulz hac eur hall,
Ne ket, herver sand Paol, kaout herez, hioul fall,
Klask huelât he-unan, hep bianhât hentez,
En hem zevel gand habec a zo pell dioc'h herez.
Guelet gand displijadur, gand poan zo-kên, honken,
Hurho oc'h en hem zevel, ne ket ive gourven,
Pa na deûher e kemend-se da nec'hi, d'ankenia,
Nemed gand haoun na rafe, d'ar re-hall fazia.
Beza nec'hus her ghis-se ne ket beza direz,

Ken-nebeûd hac an bioù hen deus joa haleiz,
O welet dre hoûal glênved pe hoûalhou-hall heûzus,
Kalz a vreûdeur distroet dioc'h eun hend pec'hedus.
Sand Paol a lavar c'hoas o zeo eun dra santel,
Beza joaüs o welet gwal a vir da vervel,
An ene eus eur c'hristen hac oc'h Doue hen distro,
Evid he savetei ha miret na golho
Guelet gand displijadur ha dezpez ha neçza
O zeza gwalhoc'h deûhet, gwel brûded egheta;
Klask ober dezhan noas ha c'hoantât he zisken,
Dre gomzou pe oberou, a zo pec'hed gourven.
Herez a zo c'hoas ive, mar klasker diarben,
Dre honariçzi oc'h neçza, ar brûd-mad a berc'hen:
Hac o welet gaod poân he zeo ker bruded mad,
Klask 'hem zavel he-unan o tont d'he hizelhât.
Da gaçzouni, ar gourven a zoug ar gourvenhec,
Da galz droug prezegherez ha da varn hep habec,
Da vouda oc'h he hentez, da drei atao e fall,
He welha madoberou hac ato d'hen tamhal.

Gourvenhec, herezus ho deus e pep amzer,
Tenhet warnezho buaoeghez ho C'hrouer.

A veac'h e hoûe gand Doue, bed a netra tenhet,
Hae en he furnez ganthan gourven a houa barnet;
Eus a neûse hen *Eva* he varnas herezna,
Ha dre ma zeo heveldhi a aval ra e'hoantus.
Ao herez-zo henebus oc'h Doue hac oc'h ar Feiz,
Ha dre ma zeo disprijus a Zoue hae a Ilis,
E konezo kalz truez hounthan eun dervez a zino,
Rac barnet eo en *Eva* : henhi Doue en drasto.
A henep ar gristenach he pec'h e'hoas gourvenhus,
Rae ar spered a heman a zo karantezus,
E-leac'h spered gourvenhus a zo gwariçzius,
Hae eus a vad he neçza he zeo atao e'hoantus.
Henebus eo c'hoas ive da garantez neçza,
Pini gand nep zo fênvus a ghemen dehomp lênva,
C'hoarzin gand nep zo joaüs ha kemher ato pers,
En he joa, en he hanken; Doue he-unan her bers.
Ar Fûr hen deus lavaret e zeo an droug-spered
Hen deus dre he hotiariçzi taolet maro her bed,
Ha kemend ho deus herez pe a zo gourvenhus,
A zo hênvel mad hounthan hac a zo ker kablus.
Gourven a zo kalz gwalhus d'ar c'horf ha d'an ene,
Rac, hervez an Abostol, biken ne dai d'an ee:
Gourvenhec a goll hûan pep furnez her bed-man,
Ha dismegançz an holl dud a denn c'hoas warnezhan.
Herez-so ive c'hoas droug ar sperejou gwan,
Ha betec mel he heskarn a tizeac'h an dên baan,

Gourvenhec en hem gastiz hanezhan he-unan,
O c'hortos eus an ifern gouzaon peûrbadus tân.
A bep amzer gourvenhec a zo bet kastizet;
Satan a houe da ghenta eus an êen diskaret,
Ha Kain a houe an heil e penn kenta ar bed;
He dorfed gand pep unan zo mad hanavezet.
*Rachel* leûn a hoüarięzi oc'h he c'hoar vad *Lia*,
A glevas gand he *Jacob* eur rebech ar hoüaçza;
Breûdeur *Joseb* ho-unan a hoüe kalz kastizet,
Abalamour d'ho breûric ho doa re gourvenhet.
*Aaron* hac he c'hoar *Mari*, palamour d'ho herez,
A houe kastizet ive epad c'hoec'h, seiz dervez;
Ha *Saul* dre hoüarięzi oc'h ar roue *David*,
A golhas e gurunen, he spered a dec'h kuid.
An *Aman* a hoüe kroughet e-leac'h ar *Mardochée*,
Ha tud chentil *Darius*, e-leac'h *Daniel* ive,
A reas korol an hourzed, palamour d'ho gourven,
Hac atao e pep amzer eo harhuet hevel-hen.
Dioualhit età, breûdeur, dioc'h ar pec'hed gourven,
Rac habred pe zivezud he pilo var ho penn;
Hon drasta kalz a raio hac hon drasta garo,
E-pad hor buhez her bed-man ha gouda hor maro.

*N.* Gourvenhec eo, pe avius mar kirhit,
Nep digand eun-hall a lamm he zelhid,
Evel koll dezhan he hano mad,
Ha dihounthan distrei pep brûd vad:
Lakât brûd fall da zevel hanezhan,
En hem zevel huelhoc'h eghethan,
Hioüla hepken he ve hizelhoc'h,
Ober pep tra d'he lakât disterhoc'h,
A zo beza atao kalz gourvenhus,
Ha dirac Doue beza calz kablus
He zroug prezeg, koll he oberou mad,
Ho diskar, lakât kalz ho bianhât,
Evid beza he-unan gwel savet,
Ha dreist he neçza beza meûlet:
Eus he zismegançz beza joeius,
Kaout plijadur o klevet eo gwalhus,
O klevet lavaret droug hanezhan,
O welet gwal o c'herhuout ganthan;
Sehou gand morc'hed klevet he veûli,
Hazeûli ho reizen dreist pep hini,
A zo beza kalz re gourvenhec,
Hac a bec'hed ive beza kalz re ghiriec.

---

# KAN DAOÜ HA TREGOND.

## Al Lountreghez.

*N*. Gloud a zo eur c'hoantec re direiz,
Evid an dibri hac an efa,
Beza re lioûlec evithà,
A zo beza lountrec re biskis.
Dibri, efa betec bataoui,
Ha dre heno en hem habafi;
Beza kalz boazet da efa;
Ober betec en hem zieza,
A zo beza lountrec ha gloutez,
Ar pez a zo tra meûrbed divez.
N'eus netra gwalhuçzoc'h war an douar
Eghed lountrec ha lountreghez;
Dibri a rafhent ha mél ha koar,
Teûzi a rafhent buan o danvez,
Ho zud a lezfhent e dienez,
Koll a rafhent prest ho zieghez,
Ho hano mad hac ho yec'hed,
O c'hortos beza ifernet.

*K*. Lountreghez 'zo eur pec'hed eus ar c'haçzatiçza,
Hac an hini gand Doue a zo kiçzent miut;
Rac evid he gastiza en hor c'herent kenta,
Pell dioc'h douar ar Barados ho c'haçzas da veva.
Lountrèghez hor mamm *Eva* a boue penhaltec ze,
Ar c'hoaud da dânva froüezen ar vezen a vuhe
A ra dizhi distaga ha ranha gand *Adam*,
Ho daoù ho deus tânveat, ho daou ho dhoüe countam.
E meas Iorzie Eden he bouent kalz hankeniet,
E touez drez an hankeniou gand pere bouent sanket:
Sanket he bouent ho-unan hac a neûse c'hoùs,
Bete'r penn pelha'n amzer ho lignez holl siouas.

Bugale *Israël* ive a houe kalz kastizet,
Palamour d'ho lountréghez o tebri re gwalhed,
O welet ho gloutoni, Doue a vuanekeas,
Ha niver bras hanezho da vervel a lakeas.
Sant *Paol* hen deus lavaret penaos al lountreg'iez
A ra koll kuñ a Zoue ha koll he garantez,
Rac al lountrec, hemezhan, n'hen deveus ken Doue
Nemed he gorf he-unan, he gorf eo he Zoue.
Ar Für a lavar ive penaos an dén gloutec
A ziverha he vuhez dre he bec'hed lountrec;
Hac evid gwir, gloutoni a láz kalz mui a dúd
Eghed kleze ha brezel ha pungenhou púd.
Gloutec koulz hac *Ezaü* a werse he hull dra
Evid terhi he huul da zebri, da efa
Ha guelet a rear hendez niver a vezverien
O vervel hep dienez goude tiûz kalz moyen.
Dibaud, heme Salomon, eo guelet an hini
A zo doughet da vezvi, hep ro d'ar c'hloutoni,
O testoni kalz a zanvez, o vervel moundian,
Paourhât a ra hegzuc'h, hahez he rarv paour glan.
Hevel-ze ar vezventi a zo ker kaçzaus.
Ma lavar dehomp Salomon, en hanu Pihrlandus,
Tec'het pell dioc'h eur mesvier, pelluc'h dioc'h mesvierez,
Rac gwallus bras eo ato ar seûrd henterlurez.
An habec a ghemend-se a zo skfear da welet.
An tech-fall d'en hem vesvi a dreu e mil fec'hed;
Rei a ra buaneghez ha ligheutez ivez,
Ganthan hemâ an hemgann ha pep fallagriez.
Dreizhan kalz a dud santel a zo bet stlabezet
Tad *Noe*, *Lot* hac e ziou verc'h ho deus hén testeniet;
Hac hen deiz c'hoas a lirio meûr mesvier, mesvierez,
A deu dre ho mezieoni da baka kalz stlabez.
Hevel-se nep 'zo c'hoantus da veva e brûd-mad,
A dle dioc'h ar vezventi ha lountreghez pelhât.
Dioc'h mezvier ha mezvierez he tle atao tec'het,
Pe gortos beza gatho stlabezet ha kolhet.

*N.* Eur merk hanad a c'hloutoni,
Eo dre re a brez da zibri,
Tostât an heûr e dervez yûn,
Hep eun habec benhac saçzun;
Kaout ive re a hast da breja,
En tû-hall d'he heaz pitouilha,
Debri re gand hanaoûdighez,
Hac efa netra zo-kên ivez;
Kaout re a hioûl da efa,
C'hoantât direiz eu hem vaga,
A zo beza lountrec, lountreghez,
Ar pez a zo eun dra divez.

O tibri hac o c'heva re,
Hem lakât her meas a zoare
Da labourât ha da bedi,
Da ober mad pep kevridi,
Vel offiçz hac ofern klevet
Hen derveçziou ma zhuu berzet;
Hen haner dispign ar pez zo ret,
Da vaga, da wiska 'vel meo let,
Grec, bugale, holl dud he dy,
Hac hervez ho stad ho deuezi;
Chom hep paea dle ha dispign re,
A zo beza lountrec ive.
Hilia mont d'an hostaleri,
Gand himmoudeghez rei da vezvi,
Donghen re-hall da efa re,
A zo eur gwal bec'hed ive;
Braçzoc'h pe vianhoc'h eo ar pec'hed,
Hervez ma teûer o veza direizet,
Di gaout he skiand tênvalrat,
Hac he yec'hed direizet mad.
Lountrèghez a zoug d'ar balc'hder,
D'ar foughèrez ha d'an alter,
Da goins re ha da gaketal,
Da lighentez, di zreizou-hall;
Têuvalât a ra kalz ar spered,
Daou e-leac'h unan a ra guelet.
Eun dên mezo n'hen deus en he benn
Nemed fazi ha folbentez oc'hpenn;
Kiidi a ra beza en he dy,
O veza a stog he gorf her pri;
Pinvidik en hem greil ha moundian,
E-pâd na deo nemed eur paour glân;
Pinvidik e vertus en hem gred,
E-pâd na deo nemed pec'hed,
Ar fazi korf hevel fazi spered,
A ra dezhan en hem fazia bepred;
Fazia a ra hen temporel,
Fazia a ra her spirituel,
Hac eus he hûvre pa en hem denn,
En hem wel daonet da viken.
Rei da efa da nep' zo mezo,
Zo eun dra kablus ha divalo;
An hostis, an hostizez her gra,
A zo eur c'hablus ar braçza,
Ha gand al lountrerien ho-unan,
He tarnaoûbint cun dervez an tân.

—

# KAN TRI HA TREGOND.

## Ar Vuaneghez.

*N*. En hem gounhari oc'h he neçza,
He zrasta kalz evid dister dra,
Ha pa ve zo-kén evit kalz-tra,
A zo kaout kalz re buaneghez,
Hac a vo kalz gwastet eun dervez.
Buaneghez-'tâ a zo eun dispac'h,
Hac eur c'heflusk direiz leûn a reac'h,
Pini a ra d'an ene direiza
Och ar pez a deû d'he dieza;
Ha dre eur gounhar ar houaçza,
Klask leac'h ato d'her c'halafeta.
Ar vuaneghez, mar deo direiz,
A zo kalz henebus d'ar Feiz;
Doue war an douar he c'hastizo,
Hac her bed-hall atao he drasto.
Ar vuaneghez gwskoude
A hell beza reizus ive;
Eus a neûza ne ket kablus,
Hoghen tra vad ha talvoudus.
Buaneghez oc'h he bec'hejou,
Ha war he gorf lakât an tretou;
He gastiza dre ar yûniou,
Abalamour d'he hoûal dechou,
Ha dre galz-hall a binigenhou,
Evid houalc'hi he bec'hejou,
Ne deo ket eur buanèghez,
Hoghen tra leûn a santelez.

Bugale a dorr lezen eun Doue,
Muigzien a vlasphem, a charne;
Lavaret a re[illegible]ont komzou lous;
Ob[illegible] dezo kalz trous,
N[illegible] buaneghez,
[illegible] tra leún a santelez.
B[illegible]uekât houtho neize,
Ho [illegible]urdrous kaër evel-se,
[illegible]ask ho distrei dioc'h tech-fall,
[illegible]ae ober dezho kemher pleg-hall,
Ne deo ket ive eun dra fall,
Hoghen tra vad ha didamhall.
Her sûrd habegou-ze e zeo mad,
Ret zo-kén haliz buanekât,
Evid distrei, kastiza eur pec'her,
Ha dezhan kemha buhez oher.
Her ghis-se he trastas Moizes,
A vugale Israël eun derves,
Tri mil warnughend a gaufarded,
Dre m'ho doa ar falz doue hazeûlet.
Jesus he-unan dre vuaneghez,
E méas an tempel a daolis eun dervez
An holl varc'hadourien direiz,
Ha pere her saotre haleiz.
Diou vuaneghez 'zo-'ta, va c'heiz
Unan reizet, hac heben direiz;
An hini reiz a zo talvoudus,
An hini direiz a zo kablus.
Doue a gâr kalz ar ghenta,
Dre ma zeo reizet mad henhâ;
Her bed-man beuhos dizh a ro,
Hac her bed-hall he dic'haolo.
An heil a zo kaçzaüs evithan,
Ha dre ma zeo direiz her bed-man,
He c'hastiz stard habez hamâ,
O c'hedal hen ifern he zâna.

*K.* Buaneghez 'zo barnet ha barnet evûl-mad,
Doue-'n deus he [illegible], ha ne deo ket gaouïad,
Dén buanec bir-[illegible]ken d'ar barados ne dai,
Mar dalc'h [illegible]aneghez, d'an ifern rûz he zai.
Na [illegible] morçze, n'en hem gounahu ket,
Hen deus lavaret *Daniel* hel perlin trègond c'hoec'hved,
Ha sant Vaze a lavar en he bonhad pemped.
Nep [illegible] gounhar oc'h hentez a veza iferaet.
Eur goo[illegible] hepken divalo a lavarer dezhan,
A zelhit kalz a boaubiou, a lavar c'hoas heman;
Barnedighez a zelhit, o lavaret *Raca:*
Mar lavar dezhan *diod* he telbit iferna.

Ar goür a vez e kounhar ne ket pelhoc'h eun dên, -
Ker kounharet ha tiboël ma teù gwas eghed loën.
Ker kris he teû da veza ma koll he skiand-vad,
Ha dre beno an holl dûd a laka d'he gn zâu.
Hac evid gwir, ar gounhar, a bep pec'hed mamen,
Za eus an holl dorfejou ive an heienen,
Penn habec eus a ghinte hahez a hemganhou,
Ha peûrheçza habec niver bras a hoñtlhou.
Koll a za migmumiach, d'hôr kaloun a zigor
D'ar spered a gaçzoum, oc'h peoc'h he serr pep dl or;
A galz a zisleaIded he zeo ar penn bebec,
Rac ne deùs nemed gwalhou o c'heùl ar buanec.
Ar Tûr zo-kén a lavar pemos buanèghez
A ro re vuhan ar gozni, a ziverba ar vuhez,
Digaçz a ra ar maro, heme'n dên santel Job,
Ha re gôz ha re yaouank a ya ganthan a strob.
Buanec ne zelhezo biken trugarez Doue,
Biviken he varados dezhan ne zigorfe;
An ifern 'zo evithan, heme an Abostol,
Koulz a lazer ha mezvier he rapko mont da goll.
Droñalhit ta, buanec, dioc'h ho puanèghez;
Stourmhit kalz oc'h ho kounbar, tnolit spled hac h...ez,
Rac an danu dech dizeur-mâ a zo kalz hargarzus,
Falhagr hepken, hanezho a hell beza kabl...
Eun dên a zo buanec ha n'en hem sioual ket,
En hem c'hra souden kablus a vil ha mil bec'hed;
Rac hevel ma teû keñneûd da zerc'hel an tân flamm,
Buanec a zalc'h brezel etre breur, c'hoar, tad, mamm.
Bezhit atao-'tà gorhec d'en hem vuanekât,
Rac e kerc'hen an diboel n'eus ket a spered mad;
Ar spered fall 'zo heno, ar spered buanec,
Hac eun deiz he vo sauket, dre ma zeo kalz kriec.
Na lhist ket buaneghez morçze d'ho perc'henha,
Ha mar gherhu ghrneoc'h avechou dirolha,
Ne lezhit ket an heol da gûzet warnezhan,
Hoghen 'bars mont d'ho kouele grhit prim ho peoc'h garthan.
Keid a ma vihot buanec, na livirhit netra,
Ha kend lavaret eur grik chomhit hep fisula,
Dre-ze he tiarbenhot niver bras a fiziou,
E pere 'vezer tremet dre buaneghegziou.

*N.* Da gasuza beza re c'hoantec,
A zo beza kalz re vuanec,
Dreist pep-tra pa na zelhit ket,
Beza hevel se kastizet.
En hem vuanakât oc'h eun dên,
Pini, dre garantez kristen,
D'eun hall a lavar he fazi,
Eo beza buanec ha kounhari.

Gwana eun dên mui eghed na zelhit,
Hioüla, gwana bepken, mar kirit,
Dre skouer : gwana bugale,
Koulz a mitęzien ive,
Ho gwasta evid eun disterdra,
Eo beza buanec ar houaçza.
Buanekât hep habec hebed,
Oc'h an hini ne ket faziet,
Ha pa vez zo-kên endra fazius,
He wana hevel kalz kablus,
A zo kaoüt ra a vuanèghez,
Hac ive re a falhagriez,
Ha pa na sell ket bouzhomp an dra,
E zeûs buaneghez ar houaçza.
E buaneghez en hem lakât,
Betec ra he skand tênvalhât,
Betec he ziskouez en ha selhou,
En he oberou, en ha gomzou,
Betec ober krena he hizih,
A zo buaneghez dreist pep hini.
Kaloun eun dên re vuanec,
Zo hênvel oc'h soroc'hel avelec,
Pini a ra eun trous luskis,
Pa higer benhi eun nebeud pis.
Hevel se cur galon avelet,
Ha dre ar vuanèghez re danet,
A ra kalz dispac'h, a zo trourus,
Hac en he c'homzou re hargarzus :
Dre he blasphemou, he leondoued,
Dre he hargaou ker kounharet,
Dre he rebechou, haber dre daohou,
He ra ive kalz re a choloriou
Trugarez Doue ne gouezo biken
War benn eur buanec ha kristen,
Hac eus an dûd, ar strollhdighez,
Kerkoulz hac eus ho mignounez,
He tellnt atao beza pelheat,
Hac e touez lôned gouez lakeat.
Gwel eo beva gand lôned gouez,
Rank int beva pell en ho zoüez,
Eghed beva gand buanezen,
Ho c'haout zo-kên da hamezeien.

———

# KAN PEVAR HA TREGOND.

## An Dieghi.

*N.* Dieghi zo eul lezireghez,
Pini a ra dehomp ha dêm bemdez
Dilezel hon dlead hep he ober,
Dreist pep-tra e kever Doue hor C'hrouer.
Daou seûrd dieghi a zo eta
Da zioual dihoutho her bed-mâ:
Al lezireghez amzerec,
Al lezireghez speredec.
Dilezel an heil hac heghile,
Zo beza kablus bras dirac Doue;
Guelhomp petra eo an dieghi,
Hac ar goûalhou bras a denn warnhi.

*K.* An dieghi da ghenta dioc'h pep bré a belha,
Ha dreist pep tra dioc'h trevell a ra e Doua beva,
Rac labourer ar hoûaçza a bell beza diec,
Ma n'her gra avid Doua, eo atao lezirec.
Kalz a dud a gwirionez a weler nôz ha daiz,
O vreva korf ha spered o trevelha direiz,
Ha gwskoude' zo diec ha diec bras ivez,
Rac tra ne rehont 'vid Doua nac ho silvidighez.
Dieghi eo ar vamen eus an holl dechou fall,
Gathi a tesk lezirec koueza a kand mil gwal:
Ober mil ha mil fec'hed, hema'r fûr Salomon,
Hac a hioulou gwalhus fanka holl he galon.

Harnoc pep-tra den diec a zo kalz lezirec,
Nep mad ne gred harnodi, ne deo ket calnunec;
Ar pez a harnot hirio 'vid Doue, silvidighez,
A zilezo warc'hoas gand haoün beza diez.
Travank eo ha melkounus en he holl belenhou,
Her c'helenhou, hen offiçz hac hen oferenhou,
Hen he ob'rou gwelha he zo atao rec'hus,
Mar tosta oc'h Sakramand he zeo ive nec'hus.
Her mad he zeo berboellne lezirec d'hen ober,
A-veac'h hen deus harnodet n'a dêu d'he zizober;
Mar garnot ober hirio, warc'hoas e tec'hraio,
Harnodi 'ra a nevez, netra ne beurc'hraïo.
Eus an heil leac'h d'heghale he tremen hañez,
Karghet eo war he veno atao a draon direz;
Ne hoar petra da ober evid ober gwelha,
Harnodi a ra mil dra ha netra vad na ra
Dic'hound e kever Doue, diegus evithan,
Ne goûn nemed traou dister, nevezentiou'r bed-man,
Ne hênklask ken plijadur nemed trouzou ar bed,
Hac hen oberou Doue eo atao henouet.
Grosmolat a ra atao oc'h an holl ufiçzou,
Atao he kaf kalz re hir offiçz ha kelenhou,
Nec'hi a ra atao oc'h kemend en tamhal,
Ha ne hell diskouez dezho nemed pep harwez-fall
Da ziveza diegus a zeû dre zieghi,
Da goll kalz re a amzer o chom hep oberi,
Dieghi eus he galoun a zigor frank an hôr,
Hac hanizhi gwal dechou a ra buan ho c'hadôr.
Tadou santel an Ilis ho deus holl lavaret:
Gand seiz diaoül, henezho, diegus 'zu beûñet,
E-leac'h an obenail n'hen deus nemed unan,
Da c'hoëza en he galun eus techou fall an tân.
Hoghen mar deo diec kablus hep ober e Doue,
Na hell ket beza dinam, o tilezel ive,
Eus he stad an heudalc'hou; ha mar deo diegus,
Dirac Doue hac an hentez he zeo meûrbed gwallus.
Evid pep dên eo eur ret trei keïn d'an dieghi;
Habaene-'r pec'hed kenta pep dên a rank c'hoezi;
Ne halho dibri bara na kaout mad-hall hebed,
Nemed gounde he dravel ha beza kalz poaniet.
Na dec'hat ket doc'h labour, a lavar Salomon,
Palamour ma zeo poanius ha ma ra poan galoun,
Rac holl e kafhomp benhan peadra da veva,
Ha Doue hen deus hên great evid hor santela.
Travel atao da eun dên a ro dezhan founder:
Pa vever divar labour en heaz en hen gaver:
Grec en ho ty 'vo neûse hevel gwinhien founhus,
Hac o kichen ho taol, ho pugale beurus.

N p a hoar tenba froüez eus he labour, he buan,
A vevo ato peoc'hus ha ma na d'he diboan,
He vezo dinee'h, heürus, laoüen bevel pabor,
Rac eun hevelep skiand 'zo dezhan sun tenzor.
Labourer mad he zouar a gav ato bara,
Dên diegus ha kousker n'hell ket kaout kalz a dra,
Rac dre he lezireghez he tenn ar baourentez,
Pini a zirol warnhan gand he holl diènez.
Netra ne ra diegus epad daou benn an hân,
Klask a ranko he voñed pa zuio ar goân,
Hae hounthan dên n'hen devo an disterha truez,
Ha gand an haoün e tûo en he lezirèghez.
Difreüs e-pâl an heost a ra ha bakaden,
E pâd ma teû diegus da soucha stard he benn;
Kalz diskiand eo an bim a chom hep trevellu,
Ma n'her gra pa hell ober goud' he ranko glaourt.
Koad he dy, an diegus, re a lez da vreina,
He dy 'zo leün a ohlebor 'vel ma teû da c'hlaoïa;
He bark' zo holl goloet a spern hac a linad,
Ha ne hall ket kaoüt benhan an disterha drevad.
An hend eus an dên diec n'eo nemed spern ha drez,
War hend an dên difreus hemâ pep madelez,
Diènès ha paoürentez eo loden diegus,
E pâd ma man e pulder hac en beas difreüs.
Loden laoskie zo ato paourentez, diènez,
Ha dên n'hen deus evithan an nep seürd madêlez,
Hae evid nep her laka dre druez da labourât,
Eo 'vel gwin trenk da galoun, moghed d'an daoülagad.
An diec ovid holl dûd a zo eun dra beüzus,
Hae bevel pa ve bânwez hac bânwezen flerius,
Mar tostear an dourn dezhan her sec'her ker buan,
Rac ken heüzus ber c'haver ma c'heügher hanezhan.
Distrohit etâ paoür laoskie, en hem rohit d'al labour,
Na vezhit mui lezirec na ken dibalamour;
Deskit gand ar verienen ar pez ma tlhit bezan,
Hac e pâd hân heveldlu dastumlut var benn goan.
Petra benhac ne deveûs na mestr na penhadur,
Gwskoude-'n hân he gueler gand hast ha plijadur,
O travelha, o tastum magadurez goân:
Grlut heveldbi ber ghis-ze evidoc'h ho c'hunan.
Na chomlut ket-tâ pelhoc'h en ho lezireghez,
Mar fell deoc'h eus a Zoue tenba an drugarez,
Rac keid a ma vibot diec ne vibot ket mad gamhan,
Na gand an dùd ken nebeûd a zo war ar bed-mân.
Havel ma renk-tâ tec'het diec dioc'h lezirèghez,
Ma na fell dezhan beva e kreiz pep dienez,
Hevel-za mar fell dezhan kaout lod her baradoa,
He rank evid ha ene brêa kalz deiz ha nôz.

Ne deus netra riskluçzoc'h evid silvidighez,
Eghed na deo en hem rei d'an didalvedighez;
Re a zidaloudéghez a reas *David* haoûltrier,
Hac an holl bubl Israël a Zoue falz hazeûler.
Didalvedighez *Jonas* a goustas dezhan ker,
Goude he gousk didalvez her môr bras hen taoler,
Hac hevel ma houe bac'het e kof doûn ar balen,
Diegus a vo iva bac'het hen ifern yen.

*N.* Koll he amzer e laoskentez,
Oc'h en hem zius gand he hentez;
O laret komzou gwan, didalvout,
Dilezi dleadou ha tremenout
He amzer o c'hoari pe o redec,
A zo beza ato kalz re ziec:
Diekoc'h c'hoas ha kalz kiriekoc'h,
Kemend a ghemer plijadur vraçzoc'h,
O pelhât, o tec'het dioc'h servich Doua,
Katekismou, prezeghenliou ive.,
Kelenhadurez hac an offiçzou,
Oferen bred hac ive gousperoa.
Kablus hoar iva a zieghi,
Pa zeûher hep habec da hioûli,
E ve kalz berhoc'h an oferen bred,
Ha ne ve henlu prezeghen hebed;
Pa c'hrosmoler a henep prezegher,
Henep prezeghen hac oferenher,
Ha pa ho galver dèvèrien goulou,
O kaout re hir ho c'helen, oferenhou.
Gand baoûn da veza rebir hen ilis,
Hac ive gand baoûn da veza re skoûis,
Gortos ma ve belec oc'h an aoter,
Habars hen ilis ma treanter;
Treanti hen ilis da ziveza,
Ha dont her meas gand ar c'henta,
Hep beza en hem lakeat her stad
Da glevet an oferenou mad,
Hac hep hênvor hebed an disterha,
Da drugarekât Doue a ghememâ,
A zo beza c'hoas meûrbed diegus,
Diegus dizeûr ha meûrbed kablus,
Koulz hac an hini a niver re dost,
Hac a berhu dre-ze a kreiz pe lost,
Da viana atao re zivezad,
E-leac'h en hem gaout bepred a koulz-vad.
Gand habec a c'halver c'hoas lezirec,
Dên diegus ha dên re ziec,
An hini a wel gand gwariçzi,
Re-hall o tont gwel d'en hem reni,

Dre skouer, o veza kalz deolhoc'h,
O tostât oc'h Sakramand heçzoc'h :
Gand kalz mui a spled hen ofiçzou,
Hen oferen hac her gwsperou,
Hep hên deûs ar galoun gwskouda,
Da heûlia hanezho en ho doare,
Daoust a ma welfe he lezirèghez,
Tamhalhet dre ho oberidighez ;
An hevelep dên a zo ato diec,
Diegus dreist ar bord, re lezirec.
Micher an diegus eo ivez,
Evid didamhal he lezireghez,
Dont da damhal deolded ar re-hall,
O lavaret he vhent pilponzien fall,
Eus a eun deolded-holl fazius,
Ar pez a zo kablus dreist kablus.
Pa en hem lezer dre lezireghez,
Dre ziegusded ha dre laoskentez,
Da vortelhat, da gwsket zo-kên,
Hor ghelenhadurez, hen oferen,
Hen officz hac her c'hatekismou,
Ha bete zo-kên en ha bedenhou,
He zoar dre ze lezirec, diegus,
Diegus pe ziec re gablus ;
Seûrd lezireghez ha diegusted,
A vo gwanet divezad pe habred.

---

# PEMP HA TREGOND, HA KAN DIVEZA.

## War ar Breûdou.

*N.* 'Vel ar breûdou, hanvet breman proçzejou,
'Zo bet atao habec eus kalz pec'hejou;
Habec flemha Doue ha koll he garantez,
Habec zo-bén koll kirantez an bentez;
Habec koll barados, ifern dellezout;
Leverhomp breman eur gomps evid miroût
Ha diarben gwallhou ker bras, ken heûzus;
Eur goms me lavar, war ar breûdou kaçzaus,
Evid pelhât dioutho an holl gristenbien,
Ha na vo entrezho breûd hebed biken.

*K.* Breûdou evid an holl dûd a zo meurhed gwallhus,
Gwallhus evid ho danvez dre m'ber grehont difounhus;
Gwallhus evid ho yec'hed dre ma rohont kalz hanken,
Ha ma lakehont baliez kalz her bêz da zisken.
Nac a vreûtaër pinvidik buntet her baourentez,
Goude beza dre vreûdou dismantret he zanvez!!
Nac a dud krên ha nerzus a deû da goll yec'hed,
Gand an hanken ho deveus e breûdou kemheret!
Ar breûtaër gand he vreûdou oc'hpen koll he zanvez,
A zismantr ive c'hoas holl vadou he bentez;
Koll a ra danvez neçza, he hini he unan,
Ha bete neûze morçze ne ghener nep ehan.
Ne gousk na nôz na deiz o koûna-'n he broçzes,
Ha karga a ra ive he ghevren a henkrez,
Hevel-se gand an hazrec'h he teû da zizec'ha,
Mervel a ra hep dale hac he ghevren ganthâ.

Dre he vreûdou disléal, breûtaër a zo mùntreûr,
Hac anezhan he-unan ha c'hoaa eus he vreûdeur,
Hac he holl dûd he-unan hac holl dûd he hentez,
Dre he vreûdou a laka da goûaa e dianez.
Koll a ra peoc'h ar ghereod, peoc'h kalz a vignouned,
Dre he vreûdou milhighed hen deus-hi holl reûstlet;
Lakât a ra an dispac'h e pep korn eus ar vrô,
Ha pell gouda he varo ar c'helhusk a bado.
Hoghen oc'hpen kemend-se he zeo habec ive,
Eus niver bras pec'hejou ha kalz flem da Zoue;
Eur breûtaër dre he vreûdou a laka'r c'hevrenhou,
D'en hem freza hen daou-dû dre galz gwal bedenhou
Peûrvuia eus a eûr breûd a sao kalz kaçzoum
E-tre ar re a ghendalc'h ha ra' zeû d'henebi,
Ha ne ket dibaod klevet niver breûtaërien,
O tont d'en ham houal vruda, bemdez d'en hem zispen.
Heil tièghez o c'hober gaoû bras oc'h heghile,
Hac o vaga her galon kalz kaçzoûni dra za;
O tambal heil heghile, o klask en hem noaza,
Ha dre galz dislealded en hem gorvighelha.
Dispac'h a zao haliez betec en hem ganha,
An heil tû hac heghile kalz rebechou a ra;
Karantez Doue a golher ha karantez neçza,
He dre-ze en hem daoler e pec'hed ar braçza.
Dre-ze holl en hem c'hrear fazius bras meûrbed,
Kablus e bec'hed marvel, habec beza daonet,
Rac direz o rear ifern, koll a rear barados,
E tail en hem lakeur da zevi deiz ha nôz.
Rac-se bezhomp baketus da ziarben breûdou,
'Vid dre heno 'hem viret dioc'h kalz a bec'hejou,
Pere a rafe dehomp kolha ar gwir danvez,
Ha beza re dizeûr e dog birbadelez.
Hor Salver dehomp e lavar e-bare hen Aviel,
Ha war he lerc'h an Tadou, e ve d'an dêo kalz gwel
Gouzaon kolhou ar braçza ha beza kalz flembet,
Eghed na ve haçzanti kaout morçze breûd hebed.
Gwskoude moni e proçzez ne ket holl difenhet,
Gand Jesus hac an Tadou, dindan boan a bec'hed;
Rac pa vez ret ha obar 'vid difenbe madou,
He henor pe he vubez, n'eus kat a bec'hejou.
Hoghen pa ve ret ober breûd benhac pa broçzes,
Pep kristen mad a dlefa taol spled mad hac bevez
D'hen ober gand lealded ha gand kinustianç-vad,
Rac-se oc'h pemp pe c'hoec'h tra hen deus da heveçzât.
Da ghenta he tle ober he holl striv da viret
Na zigoro ar proçzez, hac barooc kemheret
Kûzûl digand dên gweçziec, dên mad hac hanaoudec,
Hac heûlia he haliou e pep-tro hac habec.

Ma na hell ket, d'an heil, gand kevren haçzanti,
Nac e tra en hem glevet hep dont da henebi,
En ret ma ve breûd gwirion, leal hac hervez lezen,
Hac hep gwir mail, talvoudec, na dle breûdi liken.
3º. E pâd ma rên ar proçzez e tlear teûler hevez
Da zerc'hel mad gwir spered, spered gwir garantez;
Dond da daoulai morçze, na dre skrid na dre c'her,
Nac a zo kén d'hinoûi drang d'he zén henebet.
Kristen mad, d'ar pevare, ne dle prederia,
Na falz skrid hen eur proçzez, na falz koms disterha,
Na falz teston keu-nebeud, na klask troidelha,
Hoghen atao gwirionez ha gwesthou an heûlha.
D'ar pemped, na dle morçze klask basten ar proçzez,
Na kreski ive mizou evid dibri danvez,
Na klask skouiza he ghevren war digarez m'eo paour,
Ha m'hen deveûs he-unan kalz a lonized-haour.
D'ar c'hoêc'hved, p'hanavezer e divez ar proçzez,
E ve het he zeniouet dre lazi dièvez,
E renker he beûr-olier, en hem glevet buan,
Ha chetu dlead gwir gristen en holl habegou-man.
Evid-'tâ bezi dibec'h pa vez ret kroni proçzez,
En ret d'ar vreûtérien kroni kalz a vadelez,
An holl evid hughfle hep morçze na flemha,
Na gwal strolli ho c'hevren e tra an disterha.
Ne dlehont kroût na kaczouni nac hioul fill hebed,
Hoghen hepken' hen zofen hervez gwir lealded,
Kinnz ato gnod kirantez ha gand eun drem lroûen,
Oc'h he ghevren henchour, morçze uret dezhan penn.
Pell dioc'h hasten an daël he tlehont he diverha,
En hem glevet buan, buan, hep dale disterha,
Vid miret na ve Doue flemhet a nep doare,
Evid hesprea ho malon hac ho yec'hed ive.
Evid miret oc'h gwal skouer pini a ro bepred
Her vrô, hen amezeghiz, ar breûdou milighed;
Evid miret oc'h pec'hed ha gwallou-hall re-vras,
Hac a ra flemha Doue, en hem zaoni siouas.
Guelhomp goude kemeinao petra a zo pec'hed,
Her breûdou, her proçzejou a bere eus komzet,
Evid ma welo sklear breutaër pe broçzeder,
Petra, en eur seûrd habec, hen deveûs da ober.

*N.* Eun dên a ne c'houlen ket a gâzûl,
Habars breuta, n'hell beza diskoupul,
Ric kentoc'h eghed eur breûd barnodi,
Pigand dên fûr be tle krinar bili;
Ha mar dinac'h goude bea barnodet,
Heûlia an hali mad 'zo dezhan roet,
Hac en hem glevet mad gand he ghevren,

E-leac'h heûlia ar fazi eus he benn,
En hem c'hra hep mâr hebed re gablus,
Ha kablus 'zo kéo a bec'hed grevus.
  Deraoui eur breûd hac he ghenderc'hel,
Dre herez, houariçzi ha dre avel,
Dre skarzter, piçzouni, buaneghez,
Ha dre eun hoûl benhac-hall fall ivez,
P'evid tra a nebeûd talvoudéghez,
Ha dreist pep tra mar deo disleal ivez:
Breûta gand habec ken dizeûr, direiz,
A ve samha pec'hed, a zeoû, a gleiz.
  Pec'hed bras ha grevus eo 'vid pep dên,
Kreski ar mizou, skoûiza he ghevren,
Klask birhât ar proçzez hac he basten,
Ha teûler he henebour her voulhen
Dre gaiz dael, kalz heg ha tortilhérez,
Koll, dismantra da henebour he zanvez,
Prederia dihelhou ha falz skrijou,
Falz testou kerkoulz ha falz habegou,
A zo 'vid pep her gra pec'hejou grevus,
Pere a drein tortilher d'an ifern rûz.
  Kenderc'hel ar breûd e-leac'h he gloza,
Pa weler e man ar fazi ganthâ;
Derc'hel kaçzouni ha kalz droughiez,
Oc'h he henebour e-pâd ar proçzez,
He hudal vruda, ober rebechou dezhâ,
He flemha, a zo pec'hed ar braçza.
  Ha goudo beza he broçzez kolhet,
Klask habegou disleal d'en hem gûzet,
Hac evid miret paea ar mizou,
Dont da gûzet he zanvez, he vailhou;
Hevel ho rei da re-hall da c'horhen,
O rei da gredi he vhent gwir berc'hen,
A zo beza kablus ive meurbed,
Hac haoualac'h evid beza daonet.
  Dioualhomp età dunc'h ar proçzejou,
Rac tenha a rehont da hoûal bec'hejou;
An êen, ar Barados a rehont kolha,
Hac an ifern peûrbadus direza.

  Her maro, her varn, hen ifern yên,
Na henoë, o prederi, Map Dên,
Nep a bredero baliez henho,
Birviken e nep leac'h no bec'ho.

*Amen*

# C'HOËC'HVED PENHAD HA TREGOND KELENHADUREZ.

## War ar gwrc'hemenhou a bere hon'eus kamzet bete-vreman.

Ret dreist ret eo ho miret,
Dindan boan beza barnet;
E barnedighez tud leal
Hac en hini tud disleal.

*Hac hên a zo ret miret Gwrc'hemenhou Doue? Ret dreist ret, rac hor Salver hen deus lavaret. Mar fell deoc'h mont d'an een, mirhit holl Gwrc'hemenhou Doue :* Si vis ad vitam ingredi, serva mandata.

Habars beza great kristenhien, heritourien eus a roüantelez an Èen, hac o veza e bors e c'hars d'hôr an templ, ar belec hor badezas a c'houlenhas digand pep-unan a c'hanomp holl : petra a glaskhit-hû digand Ilis Doue? Lavaret a rejhomp pe da vinna, hor paeron hac hor mæronnez a lavaras evidhomp ne glaskhemp ken ira nemed badiçziand ha dreizhi ar vuhez peûrbadus. Mar fell deoc'h, hemezhan, kaout ar vuhez peûrbadus digand Doue, he renkhot miret e-pâd ho puez he holl gwrc'hemenhou : *Si vis....* Da lavarei eo, ober gand haked kemend a c'houlenhont, hac en hem zioual dioc'h kemend a zifenhont; hanez kemend-se ne dreanthot birviken e rouantelez Doue.

Chetu haze, ô kristen! piou benhac he c'helfac'h beza, bras pe vian, paour pe binvidik, tûd a lignez hizel pe huel, ha pa veac'h

zo-kén eus a rouantélez ar rouanez vraçza ha galloudeka; ha pa her-c'henfich ar bed-holl, ma na virhit gwerc'hemenhou Doue ha re an Ilis, ne vezo birviken barados hebed evidoc'h, birviken ne itreanthot e rouantélez Doue. Ar re heurus hen éen, en hem vag eus a bioul Doue, kemend se a ra hu eür vad, hac evid lavaret gwell ho braçza mad, ho holl heürusded; hoghen ne dhint heurus her glis-se nemed goude beza harnodet war an douar ha klasket e-pâd ho buhez heuhi hioulou Doue her bed-man, ar pez ne deo ken tra nemed miret mad ho c'hourc'hemenhou. Ar re a vir mad gwerc'hemenhoue Doue ha re an Ilis, a ra hep mâr hebed hioül Doue, hac a gavo goude, gwir heürusded, heurusded peürbadus. Hoghen ar re a zeû d'ho zerhi, d'ho henebi, d'ho goghea, a zeû da henebi dre heno oc'h hioül Doue, ha ne gavhint goude ho maro nemed gwalhou, eur dizeür, hanken ha kastiz e-pâd an hirbadelez

Kemend zo bet a viskoas war an douar habaoüe deraoueghez kenta ar bed, ne dhint harbuet heno, hen éen me lavar, nemed goude heza miret gwerc'hemenhou Doue ha re an Ilis, pe da vianna goude beza great pinigen, mar dhint bet dizeur haoualac'h evid ho zerhi eur veach benhac. An holl Sænd pere ho deus bevet en hon tunez ne dhint bet dighemeret heno nemed goude beza miret ar gwerc'hemenhou se war an douar. Grehomp heveldho, mar fell dehomp mont eun deiz da greski an niver hanezho, hac ho c'haout evid hor mignouned trugarezus, e-leac'h beza hor barnerien didruez dirac Doue; rac deiz ar varn diveza ar Sænd a vezo roet dehomp holl evid barnerien, kemo an diouganer bras Isaï. Doue, hemezhan, a lavaro neüze d'ar Zænd beza barnerien etre hén hac he vinhien. (7. v. 3.) *Nunc ergo habitatores Jerusalem, viri Judæ, judicate inter me et vineam meam.* Birn a ra-hint ar re fall hac ar re vad, pep-unan hervez he oberou, hep douja dén na netra.

O vezi bet war an douar e-pâd ho buhez mirerien leal eus a c'hourc'hemenhou Doue, hen deiz bras eus he c'hilloud ha barnedighez, he veçzhint, hep mâr hebed, leallhoc'h c'hoas da ober he lavarou ha da seveni he urzou : menleuhiou an Aotrou Doue en ho ghenou, en ho daouarn klezeyer lemm ha leskidik evid gwana an holl braudou, n'ho devezo hazaniez hebed evid goür na netra, sparla a rahint ar vraçza roüanez, hac an dûdchentil huelha a lakahint dindan ho hodoro, mar ho deus delhezet, hep truez na tiugarez evitho. Hali eta d'ar re ne fell ket dezho breman miret gwerc'hemenhou Doue na re an Ilis.

Hoghen ar c'hristen lezirec e kever lezen Doue, torher he c'hourc'hemenhou, ne vezo ket hep-kén tamballhet e barnedighez ar Zænd hac an dûd leal, klevet a rai ko an hevelep rebechou e barnedighez an dûd divalez, rac hen deiz se, an dûd fall ha disleal, heno siud Vaze, en hem zavo a henep ar gristenhien pere n'ho devezo ket miret en ho buhez gwerc'hemenhou Doue ha re an Ilis (c. 12, v. 41.) *Viri ninivitæ surgent in judicio cum generatione ista et condemnabunt eam.* Chetu, kristenhien dalalvez ha lezirec, petra a hei huo ghenec'h abrlamour n'ho pezo ket miret mad en ho buhez gwerc'hemenhou Doue ha re an Ilis.

Guelhomp breman e bêr gomzou penaos e c'hoarvezo kemend-se.

1°. An holl gristenhien didalvez pere, dre ho lezirèghez, n'ho devezo ket miret mad gwrc'hemenhou Doue ha re an Ilis, a vezo tamhallet stard ha barnet didruez gand ar Zœnd. Laoskentez eun niver bras a dûd badezet, ho c'halounnu diegus evid ar mad, hastet ha doughet atao d'an droug, a glask mil digarez evid didambal ha gwenha ma c'hallfent ho laoskentez evid mired urzou Doue a re an Ilis, evid en hem dizober dioc'h ho buhez laosk ha fall : mar leverer dezho breman habers Doue, her prezeghenhou, e kadur ar binigen; en hem denha eus ar pec'hed, tec'het hep dale dioc'h pep habec gwallus, he c'haçzanthont ker buan o ve gwel dezho ober kemend-se, antrea a rehom zo-kên ho deus habec mad ar re a lavar dezho an draze. Hoghen e leac'h senti hac ober, en hem lakehont da zigarezi ha da glask en hem wenha ; e-leac'h ober, he fell dezho rei da grcih ho defe re a zempladurez, re nebeûd a nerz evid trec'hi ho gwal dechou, re nebeud a c'hraçzou evid henebi oc'h an hoas trêaket, evid en hem viret dioc'h ar c'hirieghez a gavhont bemdez war ho meno en ho stad ha micher : mar likear dirac ho daoulagad, skouerıou ar Zœnd, an oberou mad ho deûs great en ho buhez, ar vertuçzion kaër ho deûs heûliet, he leverhont ho deûs mui a hinilou fall eghed ar Zœnd, ha nebeûtoc'h a skoriou evid ho zrec'hi, ha dre-zo ho deus ar greden dizeûr he raio Doue trugarez dezho hac he ndamhalho ho sempladurez.

En hem gorvighelha a rehont, an dûd keiz, hac en hem fazia bras meurbed, rac a veac'h eo hem gavet dirac ar barner, en hem gavo ive eur bagad diniver a Sœnd hac a raio dezho guelet sklear penaos gand an hevelep techou heveldho, ha gand an hevelep graçzou, na mui na meas, ho deûs miret mad gwrc'hemenhou Doue ha re an Ilis, great ar pez a helhent hac a dlîent ho-unan da ober gand an hevelep skôr a Zoue. Hac evid gwir, ar Zœnd o veza bet en ho buhez ar pez ma zoump holl, me lavar, eus an hevelep stad ha micher ghenehomp ; o veza bet, heveldhomp, da vrezellekât oc'h an hevelep techou fall, da drec'hi war an hevelep sempladureçziou, da dec'het ha da sioñal dioc'h an hevelep strolhou gwallus, hevelep kargou ha dleadou da ober ha da breileria e kever Doue hac an neçza, hevelep Doue da gheela, hevelep religion da heulia, ar Zœnd, a lavarhan, o veza bet ar pez ma zhoump holl, hep kên graçzou nemed ar re a laka Doue bemdez en hon daoûern hon-unan, a lakaïo neûse a gostez an holl digareçziou a glaskhomp evid didamhalhout hor lezirèghez e kever Doue, hon neçza hac hor silvidighez.

Diskouez a rahint sklear d'ar gristenhien laosk ha diegus-se penaos an despet da ghemend-se holl ho deus bet pedet Doue dioc'h nôz ha dioc'h mintin, kéelet Doue, sakramantet halhez, bevet en eur gher a gwir gristenhien, hep ken skôr nemed ar re ho deus bet ho-unan war an douar e-pad ho buhez. Ha neûse, heme sand Prosper, ar gristenhien laosk-se, goude beza bet ker gweçztecd en hem zidamolhont, a zuio d'en hem varn ho-unan. Rac ar skoûeriou kaër eus ar Zœnd, an oberou, ar vertuçziou skedus eus ho buhez war an douar a vezo

haoñalac'h evid ober d'ar bec'herien en hem damhal hac en hem varn hanezho ho-unan . skoueriou ar sænd ho devezo kemend a nerz, na gellhint ket zo-kèn digheri ho ghenou evid klask en hem wenha na digarezi. Bremà he klaskhont en hem zidambal hac en hem wenha, war digarez n'ho deus ket eur pleg ken heurus evid ar vertuz hevel ho deus bet ar Zænd; hoghen, neûse he c'hanaveçzhint, heme Sand Ambroas, pa welhint dirac ho daoulagad, hevelep tùd gathe, ha mirerien leal gwskoude eus a c'hourc'hemenhou Doue ha re an Ilis, neûse he wellint sklear penaos ne dlear ket staga oc'h ghemdighez vad ar Zænd, an oberou kær ho deus great, ar vertuçzou skedus ho deus heûliet en ho buhez; ho fealded hepkèn da viret lezen Doue, da henebi kalounec ha da stourm bepred oc'h henebourien ho silvidighez, hen deus great dezho dont a benn a ghemend se holl, trec'hi ho gwal dechou, ober fae war ghemend a helhe ho lakât d'en hem goll, pelhât dioc'h kemend a helhe ho distrei dioc'h servich Doue, ha kemend-se holl gand an hevelep graçzou ho deus ho-unan bemdez digand Doue.

D'an heil : an dùd didalvez a glask ato digarez; hevel se e weler bemdez niver bras a gristenhien laosk, o tigarezi, evid didamhalhout ho laoskentez hac o klask gwenha ho lezirèghez da viret gwrc'hemenhou Doue ha re an Ilis, pere gwskoude a ziskouez d'an holl ho dleadou e kever Doue, ho religion, ho neçza hac ho silvidighez. Darn a lavar na helhont ket miret mad lezen Doue na labourat hevel ma karfhent e gra ho silvidighez, abalamour, war ho meno, d'ar ghirieghez tost ha paod a gavhont da heuil ober en ho stad ha micher : darn-hall, abalamour d'ar bed direizet oc'h pini ar graou pemdiçziec, ho dalc'h stag dre vicher. Lod, war digarez heûlia ar c'hiz hac ar c'hustum eus ar vrô, ha na veçzhint ket kemheret evid tùd sorc henbus ha lù; lod-hall dre nn zhiu re digalon evid henebi oc'h ho c'hênseûrd d'an divez, pep unan a glask breman en hem dizamha, o koûna penaos he oberou, he c'hraoû pemdiçziec a vir hounthau da oberia mad e gra he silvidighez, ha da breleria haoñalac'h he religion.

Hoghen, d'an deiz trubuilhus eus ar varn diveza, eun arme a Sænd en hem zavo a henep ar seûrd kristenhien-se evid diskouez dezho sklear hac hanad penaos e kreiz an hevelep sparlou hac hènkrez, e touez an havelep travelhou, graoû hac oberou, ha gand an hevelep skoazelhou speredus, ho deus ato great brezel mad ha trec'het holl henebourien ho silvidighez Ar gristenhien laosk-se, a welo neûze dirazho, niver priejou en hem c'hreat Sænd en ho friadelez, priejou glàn hep lighentez; marc'hadourien leal hep dislealded, hep beza great labourat d'ar suliou ha d'ar goueliou; tud yaouank fùr, leùn a hazaouz evid ho zùd, evid Doue hac he lezen, autrçzien vad, leal hac baketus; micherourien feal d'ar re o fredere; moundianet karantezus, ho c'haloun distag dioc'h madou an douar ha leùn a deneruighez evid ar beorien; kliskerien deread, leùn a zoujançz Doue, laouen en ho faoùrentez, hep morçze grosmolat henep Doue Kemend-se holl a vezo haoñalac'h evid barn kristenhien laosk. Ar guel hepken eus ar Zænd a raio dezho en hem damhal hac en hem varn ho-unan.

Hac evid gwir, ni her goulen haman digand an holl gristenhiea

laosk ha dibreder, petra a helfhent da lavarout d'ar Zænd, ma teûfhent breman da c'houlen digatho doun Doue, hac hên hên defe hor blefnet-nhi dre eun hend diçzhenvel dioc'h ho c'hini-hu? Sklerigen ar Feiz a ne deus-hi ket ho sklerheat hu ker koulz a n'hi? An tenzor eus ar Sakramandchou a ne def-hên ket bet digor deoc'h hevel dehomp-nhi? Perac età n'hoc'h eus hû ket lakeat da dalvout kemend-se holl evid delhezout ar c'hraçz ha kaout an ners a binu ho poa hezom evid henchi ha trec'hi ho techou fall, evid gounit war ar pec'hed? Mar guelac'h ho poa hezom nerz evid harpa ho sempladurez, perac n ho c'heûs-hû ket bet en hem droet oc'h ar beden heveldhomp-nhi? Mar doc'h bet treiset hevel ma hvirhi, ha trec'het dre ho koual dechou, perac n'ho c'heûs-hû ket, heveldhomp-n'hi, en hem houal-c'het ker buan, e dour sakr ar binigen? Perac, o veza klân gand ar pec'hed, n hoc'h-hu ket beat ker buan da glask al louzaouer, ar helec pini a helhe ho yac'hât? N'hi hon eus great kemend-se holl, lakeat da dalvout ar graçzou-ze holl evid hor braçza eûr-vad, ha c'hwi ho c'heûs ho dilezet ha great fae warnezho evid ho koual-eûr, ha rae se evid ho kastiza, ho kouana, ho parnhomp breman d'an tân peûrbadus.

Goude kemend-se, kristenhien laosk ha dibalamour, me c'houlen digheneoc'h petra a helliot-hû da lavaret evid henchi rebechou ker c'hoûero ha ker gwir gwskoude? Alhas! ken tra nemed ar rebechou a rato dizhi he-unan, eun ene daonet e-pâd an hirbadelez dizeûr. Gwir eo, a leverhot-hû neûze en ho kouevalurez, ar gwnhar en ho kaloun, gwir eo, ne helhan na nac'ha na dianzavout, hoghen he bâuzao a rankhan evid va braçza gwal-eur; va Fuskentez, va dalhentez, va dieghi, ho deus va c'hollet: hem gallmud va-unan hoa hen hem saveter; Doue hen devoa roet dign kemend ham boa hezom, mui a c'hraçzou zo kèn eghed na doa ret evid en hem zioual dioc'h ar pec'hed, pe da viana evid en hem zevel goude va affer; hoghen, mil gwech ive, ha mil-hall gatho, hem'eus en hem doûelhet, gwal-c'hreat an despat d'ar c'hraçz hae en hem fazîet.

Ar Zænd, pere a welhomp breman ker skedus ha ken heûrus her c'hloar, n'ho devoa bet en ho buhez ken reizen nemed an Aviel a brezeghet dehomp; en hevelep doare hoamp bet kelenhet; hevelep Spered-Glân hor boa bet her vadiçziand; hevelep louzou talvoudec a hioa atao dare evidhomp e kador ar binigen; hevelep magadurez nerzus her gomhunion santel; hevelep nerz trec'hus her beden, ne doa hen trezhomp ken diçzhênvelediglez nemed an doare da denha talvoudeghez, ha kemend-se a dle ober hon disparti e-pâd an birbadelez. Oh! pebez kounhar! pebez gwevadurez neuse evid ar pec'her dizeûr! Dioueret he heûrusded peûrbadus, he goll evid birviken! Koll ar baradoz great evithan gand Doue, beza distrolbet dioc'h ar Zænd hac an holl re heûrus evid en hem strolha gand Satan hac he elez milliglhet!!! Prederhit stard war ghemend-se, ô kristen! Guelhomp c'hoas gwskoude an treda seûrd rebechou a rai ar Sænd d'ar gristenhien ho devezo dilezet gwrc'hemenhou Doue ha re an Ilis, mastaret ho relgion hae en hem zaotret ho-unan her pec'hed hac en torfed.

Ar Zænd, dre n'ho devezo ket hepken aotrêt ober gand levenez

e-pâd ho buhez kemend a c'hourc'hemenhe dezho Doue hac he Ilis; hoghen, o veza heat pell hep tû-hall da ghemend-se, great kalz kaletac'h pinigenhou eghed a c'houlenhet digatho, dilezet zo-kên ar plijadureziou deread hac aotreüs, a gavo dre heno hac hep mâr hebed, habec gwirion da varna ar vuhez direiz eus a galz kristenien. Lavaret a rahint gand habec d'ar gristenien lausk-se, penaos ma na dohant bet kalounec haoualac'h evid heûlia ho skoueriou kaër, he dlieat da viana beza great nebeûd a galz ha miret hepken reizenhou an Aviel, ma na hellient mont hen tû-hall da ghemend-se. Selaouhomp-eta c'hoas ar rebechou c'hoëro a raïo en habec-se ar Zænd da galz kristenhien dibalamour ha lausk.

Lavaret a rhit, hemezho, ne halhac'h ket yûn, nac ober treûd hemdez hevel hon eus-n hi great kalz a c'hanhomp: bezet gwir kemend-se pa fell deuc'h; boghen, galhet ho pige da viana bac ho dead zo-kên hoa miret ar c'horeiz, ar c'hotueron hac ar yûniou hall berzet gand mam Ilis. N ho c'heûs ket galhet heveldhomp ober dilez gand ar bed, ho koüerz, ho marc'halourez, kuitât ho madou, ho tanvez, hoghen, galhet ho pige da viana distagha diouthо ho kalounou, e-leac'h ho c'hiask gand kemend a hast hac ho dastum dre ghen hahez a droïdelhorez fall hac a zisleulded. N ho c'heûs ket galhet heveldhomp dilezel kreun holl blijadureçziou ar bed; hogzand c'hous gheneoc'h a kemend-se: N hon ket ret ho c'huitât holl dindan boan a bec heil, gand kemend-sa gwskoude e c'hile hac'h hac he tlac'h beza diouerei ar plijadureçziou kablus difenhet dre lezen Doue, ha dreist pep tra d'an deiçzion great ganthan evid he ghéela: hoghen, an dû warhenep ho c'heûs kembrret: e-leac'h heûlia hor paourentez, hoc'h bet mat houmerien disleal, e-leac'h ober pinigen hac en hem gwasta, ho c'heus en hem roet d'an dislountreghez hen dibri hac hen heva hevel lonevaled diskiand, e-leac'h beza hizel ha dister, hoc'h bet gwan hac avelus; e-leac'h beza deboner ha seulec, hoc'h bet bilc'h ha kunnarus; e-leac'h beza larg ha trugarezus, ho c'heus en hem roet d'an dislealded, d'an dortiliurez, d'ar falzentez, en ho marc'hajou, d'an huzurerez, evid lavaret bêr, mac'hounet ha dastumet danvez diwar goust ho neçza, pini ho c'heûs dismantret; e-leac'h heûlia glânded hor gwerc'hezed, ho c'heus en hem saotret, en hem vastaret dre hu c'hoberou, ho komzou hûdûr, saotret zo-kên ho priadelez dre ho c'hoberou lik ha divezet. En eur gher, eval gwalc'ha ho techou fall ho c'heus dilezet ho Doue hac en hem lakeat e gobr an diaoul: hit eta ive breman da glask ho kobr digand Satan; goulenhit digandhan ho karhedon.

Goude an hevelep rebechou, ar gristenien lausk-se ha dalabrz, henebourien gwrc hemenhou Doue ha re he Ilis, hep gortos kén tamhd, en hem varno a nezho ho-unan, hac o sevel ho droulagat evid prederi an arme-ze a Zænd, hema an tad Job, e livirhint gand kalz gwevadurez: gwir eo, pec'het hon' eus, gwal c'hreat hon' eus, faziet hoump bet, re gablus hoump, delhezet hun' eus mil ifern evel unan; diouret ar guel a Zoue, beza distrolhet da virviken dioc'h ar Zænd, ha koll ar barados : *Tunc respiciet homines et dicet peccavi.* No vezo

ket haoñalac'h d'ar gristenhien, goude beza en ho buhez torhet ken haliez a vech gwre'hemenhou Doue ha re an Ilis, beza hevel-se karghet a rebechou, a vêz hac a henkrez e barnedighez ar Zœnd hac an dud leal, klevet a rahint an hevelep rebechou, hevelep barn a rankhint da zelaoû e barnedighez an dud divadez so kên ha disleal.

Hac evid gwir, a be tù benhac en hem droio torberien lezen Doue evid tec'het pe glask skôr d'an dervez meûr eus ho varnedighez, ne gafhint dre holl nemed gwarlou evid ho harza hac hastet da greghi henhu : a zeou mignouned Doue ho barnerhien didruez; a gleiz ar bec'herien, an dûd divadez ha disleal pere ho diarbenho, hastet ive d'ho barna ken didruez hac ar Sœnd. Oh! pehes heñkrez evid ar gristenhien dambeuhec pere e-pâd ho buhez n'ho devezo bet hazaoûez hebed evid gwre'hemenhou Doue na re an Ilis. Pebes gwevadurez pa en hem wellint dare da veza barnet gand an dud difeiz hac hep religion ker koulz ha gand ar Sœnd; rac an dûd divadez hevel ar Sœnd a gavo meûr a habec evid ho zamhal hac ho barna.

Da gheuta, o rebech dezho ar graçzou dibap ho devezo bet en ho buhez digand Doue. An Aviel, e gwirionez, a lavar : *An hini hen devezo bet kalz, a vezo goulenhet kalz diganthan. Cui multùm datum est, multum quæretur ab eo. Hac an hini en devezo bet an hevez eus a eun tenzor, a vanko kretat evid tenzor, goulenhet e vezo braçzoc'h kount diganthan. Cui commendaverunt multum, plus petent ab eo.* Hoghen an draze a ille lakât ar gristenhien laosk ha dulalvez da grena diarnoc ar rebechou c'hoero a glefhint gand an dûd difeiz ha divadez e barnedighez meûr an Aotrou Doue, d'an deiz bras eus he goulhar, dirac ar bed holl, eur c'hristen a ranko hanzao, penaos Doue gand he holl c'halloudeghez, ne hallhe ket beza roet dezhan muı a c'hraçzou eghed hen deûs roet e gwirionez. Great hen deûs pep-tra, heme sand Jan-Krisostom, evid doughen ar gristenhien d'he garet ha d'he ghéela. Hoghen, ha pa n'hen divige great ken tra evitho nemeil digaçz hevel ma reas gwech hall, an indou hac an duûgined evid kelen hon tûd kôz eus he religion santel, kemend-se a ve haoñalac'h evid dihuna an herez eus a ghemend a vroulun tûd lezet gand Doue da vreina e falz kreden ar falz doueou, dalezet gand Doue e têvaligen ar pec'hed, dalhet gand ho gwal dechou; oc'hpenn kemend-se gwskoude, hen deûs digaçzet war an douar he Vap penher evid sanka ha dere hel en hon touez, dre he gouzon hac he oberou, dre he c'hoad zo-kên, ar religion santel katholik e pini e fell dezhan e teûle an holl dud d'en hem savetei, hac her meas a hini ne deûs e gwirionez silvidighez hebet.

An hôr eus ar Religion doueus-se, a zo bet d'gor evidhomp holl kerkent hac an hôr eus ar bed, dre an douar sagr eus ar vadiçziand, skuilhet war hor penhou holl. Kelenhet babaoue hur c'havel hen hevelep religion, hon eus kavet henhi kemend a helhe hon ober heurus; kelenhaduerez evid deski dehomp ar mad hac hon distrei dioc'h an droug; Sakramandchou evid hor gwalc'hi ken haliez a m'hon eus en hem louzet dre ar pec'hed; skoûrrou mad da heûlia evid hor c'halounekât : Doue hen deûs roet dehomp kemend-se holl gand eul larghentez ar vraçza hac evid hon doughen d'he ghéela e gwir vugala

41

gristen, n'hen deus chanet da lakât, amzer a amzer dirac hon daoulagad, dre he Aviel diskleriet dehomp dre he vinistred, gwech, henrusded ar Zænd hen êen evid hor c'hentraoui d'ho heulia; gwech ar poanhiou direiz eus an ifern evid hor spounta hac hon distrei dioc'h an droug a ra koûeza henho.

Prederhomp gonde-ze, hac hên a helhe Doue beza great eun dra benhac evidhomp ha n'hen defe ket great? Habec hen deûs etâ d'hon tamhal ha da lavaret dehomp, pa deûhomp da henebi oc'h he lhoûl hac he lezen : *Pobl dizeür, petra ham' eus me great deoc'h evid delhezout ho flemhou? Great hem' eus hep mâr hebed, kemend a helhen da ober evid delhezout ho karantez ha beza gwel hazeulet gheneoc'h.*

Oh! kristenhien laosk, lipous ha lik, c'hwi pere ne glaskhit nemed en hem veûzi her cher-vad, morçze en hem zieza, hoghen en hem wale'ha atao e pep-tra ha basta ho c'hioûlou direiz. Petra a helhot-hû da lavaret eun dervez a zuio d'ho parner ha dirac eun armo a dûd divadez pere a rebecho deoc'h : tûd diskiand, kristenhien laosk ha didalvez, petra a ra deoc'h-hû beza reûzeûdic ghenehomp-nhi hac heveldhomp-nhi e-pâd an hubailelez? A betra hu c'heûs hû bet dienez evid gwaria ha starda ho silvidighez war an douar? Doue n'hen devoa lezet dienez hebed gheneoc'h war an draze, ho kalvet hen doa hac ho sklerigenhet, kelenhet hen doa a c'hanoc'h dre he ginizou doûeus; fiçzied en devoa henhoc'h an tensor eus he c'hraçzou, reizet delhezou he varo evid beza talvoudec deoc'h.

E-pâd ma teûe an êen da zinac'h dehomp-n'hi an disterha eus he c'hraçzou hen deus skuilhet warnoc'h-hû eur mör a vadeleçziou : lezet hen deûs a c'hanhomp-nhi en hor fazi ha lamet gand hon hioûlou dizeûr, e-pâd m'hen devoa ho tilenhet-hû hac ho tisrolhet diouzhomp-nhi evid ho lakât war an hænd eus ho silvidighez. Ah! tûd reûzeûdic, a livirhunt-hi neûse ha kalz kabluçzoc'h heghed reûzeûdic! M'hen divige an heol-ze eus a lealded Doue, paret en hon touez-nhi hevel m hen deus paret warnoc'h-hû, nhi hor bige lakeat da dalvout ar sklerigenz-e eus ar C'hraç; nhi hor bige gwelhoc'h miret gwrc'hemenhou Doue ha re an Ilis. Ma vigemp-nhi bet en ho leac'h, n'hi hor bige gwelhoc'h hespernet hac hirboelhet ar madeleçziou-se eus an êen, ha gonde beza bet faziet, hor bige, da viana, great pinigen ha tec'het dioc'h follenteçziou ar bed. Chetu kenta barnedighez ar gristenhien llosk habers an dûd difeiz ha divalez, ar rebechou-se ho lakaio d'en hem damhal ha d'en hem varn ho-unan.

Hac evid gwir, ar seûrd rebechou a raio dezho, hevel pa lavarfea sina gand ho daoû-zourn ho barnedighez peurbadus. Hoghen, petra a rahint-hi, an dûd keiz, pa zuio an hevelep tûd divadez, d'ho henebi gatho-ho-unan, ha da ziskouez dezho, dre heno, sklerhoc'h ho dalhentes hac ho fazi? An dûd difeiz ha divadez-ze, heme c'hoas sand Jan Krisostom, a raio e kemend zo, ho froçzez a zaonation d'ar gristenhien direiz, oc'h en hem varn a nezhu ho unan : lavaret a rahint evid hahee ha breûd; gwir eo, hemezho, e zoump bet en hem faziet hac a vras; gwir eo penaos an darn vuia eus hon oberou a dlivige beza great dehomp ruçzia gand ar vêz hac hon difazia, mar

karjemp beza sclannet an hoaz hepken gand pini hor bige galhet en hem saveter, o senti oc'h lezen ha mouez ar gwstiançz. Kemend-se a dle hon didamhal hac hor grea nebeünoc'h kablus eghetoc'h. Hac evid gwir, hon oberou ne dohant nemed c'hoarielhou e kever ar pez a reac'h-hù.

Ne deo ket bet falvezet dehomp distrei oc'h Doue, pa hen deveûs bet hor galvet dre he brezegherien; henebet hon eus bet oc'h he vouez pa hen deûs bet ar vadelez d'hor pedi da drei oc'h he religion santel, abalamour na helhemp ket poelha he misteriou; kablus hoump dre beno ha'delhezus eus ar vraçza gwastadurez: hoghen ne d'hoump ket ker kablus a c'hwi; rac mar d'hoump bet avelus, mar hon' eus klasket beza meûlet gand ar re-hall, an draze ne doa ket eur zouez, rac n'hor boa Aviel hebed evid berza an lizelder hac an dismegançz a c'hanhomp hon-unan.

Tud skarzus ha krignus hoump bet, kamperien, mac'houmerien, klasket hon' eus dastum madou an douar; hoghen n'hoa ket marzus an dra-ze; n'hor boa hanoouleghez hebed eus a vadou an den, ne nouhemp ket hoa eur barados great evid gopra ha garhedom an dûd vad ha trugarezus. Redet hon eus nôz ha deiz warlerc'h plijadureçziou an douar, en hem roet hoump bet e pep ghis d'al lighentez, hegon ne bouhemp ket hen devoa Doue haozet poanhiou peûrbadus evid gwana an dud lik. En hem roet hon eus d'ar c'hadelez ha direiz; debret hac efet hon eus bete koll ar penn; hoghen, ne boûhemp ket e teûe Doue da gastiza dre an tân peûrbadus ar vesverien, an dûd dislountred, al hkaouerien, an dûd lipous pere a ra ho Doue eus ho c'horf. *Bec evid bec, lagad evid lagad* hon eus kavet dereat; en hem venjet hon' eus, an draze n'hoa ket bestlamus, n'hor hoa Aviel hebed evid urza dehomp beza trugarezus hac ober vail e-leac'h an droug, ne nouhemp ket e ranket ober trugarez d'he henebourien. Laosk ha didalvez hom bet, dilezet hon eus hon dleadou; hoghen, petra a ra ze c'hoas? Pa na gredhemp nac e barados evid gopr ha garhedon, nac hen ifern evid gwan ha kastiz. D'an divez, ne deûs bet da viana, henebiez hebed, etre ar pez hon' eus kredet hac ar pez hon' eus great, hevelep kreden, hevelep oberou evidhomp hac hon dic houeçzieghez a dhe hon didamhal.

Hegon, evuloc'h-hû, tûd dizeûr ha reûzeûdic, kristenhien mezus, ha ne zelhezhent ket beva; penaos ho tidamhal? Kredi kemend se holl hac henebi ho kreden ober, na mui na meas, dishénvel duec'h ar pez a gredac'h. Pebes henebiez en ho toare! Kredi hen eun Doue leal hac he flemha na mui na meas gand herder ha divézeil: kredi ber barados ha trei kein dezhan a benn kreizhoun, he zinac'h, he zilezel evid gwalc'ha ho techou fall; kredi hen ifern hep kaout haoûn razhan, hac ober zo-kên en tû-hall d'ar pez a hoa ret evid disken en ha greiz; kredi e Doue ha pec'hi gand hardiçzeghez; kredi hen Ilis ha chom hep senti houthi. Tûd diskianteil, n'eus bezom a ghen ter evid ober deoc'h ho proçzez, ho parn d'an tân peurbadus hac ho lakât da disken gheneomp en ifern pini ho c'heûs delhezet mad abalamour d'an dismegançz ho c'heûs great war gwrc'hemeohou Doue ha re an Ilis.

E touez an dùd difeiz ha divadez e zeûs bet guelet a bep amzer kalz skoueriou mad ha pep seûrd vertuziou kaér, hac an danevel hanezho, hu henvòr, heme sand Augustin, ne deo bet kendalc het nemed dre eur binzaul a Doue evid ober méz da galz kristenhien pere n'ho devezo ket klasket ho heuha hen oberou mad-se. kemend-se, heme Dertulian, a raio an treide babec eus a varnedighez gwalhus kalz kristenhien, o veza dirac an dùd difeiz ha divadez. Ar reman, hemezan, o veza bet dibere'henhet e-pàd ho buhez eus ar graçzou founhus roet d'ar gristenhien, lezet gand Doue en ho hoas lalhagr ha trenket, a vezo gwskonde lakent dirac drem ar gristenhien evid tamhal ho lezireghez. Oh! petra na lavaro ket neûse da ghen haliez a gristen direiz ha lik, ho c'hemend a dùd divadez ha glàn ; da ghen haliez a gristen disleal ha laer, ho c'hemend a dùd divadez feal, mad ha deread ; da ghen haliez a gristen pilpous ha kùzet, ho c'hemend a dùd divadez deol, leùn a bazaonez evid ho falz doueou ; da ghemend a gristenhien pere a zilez ho religion, ho dleadou e kever ar gwir Doue, ho c'hen haliez a hazeûlerien ar falz doùeou, kalounec da ober kemend a c'houlenhent digatho. Oh! kristenhien laosk ha dibalamour, lavaret a rahint deoc'h heb màr hebed, penaos mar hen deus an hoas hepken galhet ho lakât da ober traou ker mad ha ker skouerius ; ar gristenhien skoret gand graçz Doue, skoazelhet gand kemend a vadeleçziou eus an èen, a dlivige da viana ho beza heûliet en ho hiez : lavaret a rahint, penaos mar doa doujançz an dùd hac ar c'hoand da veza hetus dezho, a helhas ho doughen da ober traoû ker kaër ha ken diez, spi ha ghed ar vuhez peùrbadus a dlie beza haliet ha doughet kristenhien da ober da viana kemend-hall, da c'houzànvi a peoc'h kemend a gavbent a ziez hac a boanhius en ho religiun. Lavaret a rahint d'an divez, penaos mar d'hint daonet goude eur vuhez ker kaer ha ker skouerius, abalamour, gand kemend-se holl, na rehaut netra evid ar gwir Doue, an ifern ar spoustuçza, ar poanhiou ar re hoûaçza a zo re skàn ha re dister evid gwana ha kastiza kristenhien abalamour m'ho deus henebet ho c'hreden, great dishéovel dioc'h ar pez a greihent, torhet gwrc'hemenhou Doue ha re an Ilis, daoust m'ho doa hanaoudeghez vad haobalac'h hanezho.

Cheiu haze petra a herhuio eun dervez gand ar gristenhien laosk ha dud ivez pere ne fell ket dezho mirel mad her bed-man lezen an Autrou Doue. Hen deiz-se, heme an diouganer Ezechiel, he vezhint karghet a vèz hac a hénkrez dirac ar bed-holl. *Ut confundaris in omnibus.* Evid eta diarben eur gwall ken dizeùr, rebechou ker c'hoero, kèn eus ar Zænd hac an dud leal, kèn eus an dùd divadez ha dizeùr, bezhomp holl e-pàd hor buhez, mirerien feal eus a c'hourc'hemenhou Doue ha re an Ilis. Reizhomp hor buhez war ar gwrc'hemenhou-ze, grehomp a galoun vad hac atao kemend a leverhont dehomp da ober ; dioualhomp dioc'h kemend a zifenhont, en hem virhomp dioc'h an droug hi grehomp ar mad evid kaout frealzidighez her bed-man hac eur vad peùrbadus her bed-hall. Doue hen deus diskleriet dehomp he lezennou en he c'hourchemenhou, mar mirhomp mad hanezho e veçzhimp dà dezhan war an douar hac heurus ganthan hen éen e-pàd

an birbadelez. Ar re ne virhont ket gwre'hemenhou Doue ha re an Ilis, a zo benebourien d'an heil ha d'hegule, ha ne gafhint her bedman nemed dienez hac hanken, o c'hortoz poanhou ha kastiz peûrbadus gand an diaoûlou hen ifern.

E daou c'her, evid beza dighemeret mad gand Doue her bed-hall, goude ar maro, e renker, epad ar vubez her bed-man, ober dighemer mad da c'hourc'hemenhou Doue ha da re an Ilis, da c'houzout eo, bo miret mad holl.

# SEISVED PENHAD HA TREGOND.

## War Barnedighez ar Bed.

*Pe belhdt ha tec'het bepred dioc'h bed saotred,*
*Pe haçzanti bea heveldhan didruez barnet.*

Oc'h ar ghentel diveza, e pini e tlehomp beza prederet gand hesmae barnedighez ar bec'herien dre ar Zænd hac an dud leal; dre an dud disleal zo-ken ha divadez, staghomp eun ball c'hoas ken talvoudec o pini he welhimp barnedighez ar bed hac he hazeûlerien, tamalhet ha barnêt, dre ho oberou, ho menoziou, ho lavarou ha dre lealded Doue he-unan : rac hevel ar bec'herien ne dlint tamhalhet e barnedighez ar Zænd hac an dud divadez, nemed abalamour n'ho deus ket miret mad gwrc hemenhou Doue ha re an Ilis, ar bed hac he hazeûlerien a vezo ive tamhalhet e barnedighez Doue, dre n'ho devezo ket miret mad, na bevet hervez lezenhou an Aviel, pini a dle beza, e pep tra, reizen evid an holl gristenien war an douar.

Ar bed eus a vreman a zo tamhalhet a vras ha gand kalz habec; hoghen, eun derveza zuio he vezo, hep mår, barnet didruez. Dalhentez ar bed, o tinac'ha bepred ar gwir sklerigen, o veza gnao henebus da Aviel Jesus-Krist, a ra eus a vreman zo-kên he varnedighez; Jesus, e gwirionez, a lavar hen Aviel hervez sand Jan, penhad 9: *Deuet houn her bed-man, hemezan, evid ober barnedighez Doue, evid ober d'ar re dall guelet sclear ha dalha ar re a wel sclear.* Da lavaret eo, hervez disklériadur an Tadou, evid dilenha beil rum dioc'h hebên ha lakât ar c'hem an tû ma tle beza; hervez sand Krisostom, evid sklerhât eun darn ha kastiza eun darn ball, oc'h ho lezel d'en bem zalha dre ho diskreden dizeur; hervez eun darn ball, evid ober barnedighez Doue war an holl ha diskleria war an habec-se, he hioulou doûeus.

Dalhentez hioulus ar bed hac he hazeûlerien, eo a ra ho braçza kablusded evel ma rai ho dizeûrha barnedighez. Lavaret a ran, ho dalhentez hioulus pini a zeû eus ho menos hepkên ha nan eus a hini Doue: Doue pini a zo bed a viskoas sklêrigen pep-tra, na hell morçze beza an habec eus a zalhentez speredus an dud. Doue eo gwir heol pep tra; hoghen, hevel an heol na hell morçze beza habec eus a dênvaligen an douar, rac he garga a ra beudez a sklerigen; hevel se Mab Doue, gwir heol ha gwir sklêrigen pep tra, na hell morçze dalha an dud, hoghen, ho skleria hac ho goulaoui kentoc'h. Gwskoude hevel ma e herlu haliez gand an heol hor lezel hen devaligen, pe abalamour ma aerhomp hon daoulagad, pe abalamour ma teû d'ho mezevelhi, pe dre ma teû d'en hem denha ha d'en hem guzet houzhomp; hevel se ive, dre eur gwal-eur dizeur pini a deû eus hor fazi, e c'herlu avechou, ma teû salver ar bed da lezel an ene hen eun nôz dû, ar pez ne deo ket gwskoude oberidighez ar fazi pe ar gaou he-unan; kemend se o ve kaçzaûs da furnez Doue; hoghen kemend-se a herlu, pe abalamour ma teû an ene da henebi re oc'h he c'hraçzou pe da houal ober gatho ha dreizho, o fiçziout re war he ners ha war ar vadelez doueus, pe dre ma teû Doue he-unan d'ho zenha digatho pe evid kastiza he faziou pere he grea dizelhezus eus he vadelezou.

Ar c'homzou skrijus-man a Jesus, a zo gwestl mad a guemend-se: *Deuet houn da ober barnedighez evid ma welo ar re zall, ha dalha ar re a wel.* Gwir eo he ze Doue sklerigen ar bed; hoghen eur sklerigen hioulek hac hep an distelha rediez: rei a ra kalounec ar sklerigen-ze ha gand ar vraçza lealded; chetu perac ne deo e nep doare penn habec eus a dênvaligen ar bed, hoghen, Doue dre eur varnedighez ken disparl hevel ma zeo leal, ne ro ket sklerigen he c'hraçz d'ar re a deû da henebi re houtlu, ha dre-ze coûe c'herlu gatho kuûeza en eun dalhentez an dizeurha pini a vir houtho da welet goude, ken tra nemed tênvaligen : ne garhont goude nemed tênvaligen, ne glaskhont nemed-hi, bale a rebont evel tud dall eus an heil tênvaligen hen hebên hep gout pelleac'h en hem strinkhont : dizeur dre na welhont ho gwaleûr, dizeurhoc'h c'hoas pa her guelhont ha pa hen hanavezhont, rac o kaout ho daoulagad digor mad, en hem strinkhont en hisfound, hac he kouezhont beo buezec en ifern : *Et descendunt in infernum viventes.* Pini reûzeudic hac en hem lez da veza treinet hen eun dalhentez ken dizeur, ha ne zelhezhont-hi ket pep seûrd gwalhou, beza tamhallet a vras ha hanvet didruez?

E pâd ma teû her gloas-se, ar bed hac he hazeûlerien d'en hem zalha o ratoz mad, Jesus-Krist a deû da ziâmet ar sklerigen digatho, o lezel ar spered a dênvaligen da berc'heulia ho c'halonou hac ho rei galloud dezhan d'ho zouellia. Ar spered dizeur-ze a lak i neûse henho ar spered faztus, ha dre he doutlierez galloudus he ra dezho kredi ar gaou, ha kemend-se, dre na doa ket bet falvezet dezho na karet na dighemeret ar wirionez a glunighe Doue dezho evid en hem savetei.

Ar spered gwalreus, e gwirionez, a ra pep striv evid skigna an dênvaligen war ar bed hac he hazeûlerien, ha nûret muia ma c'hell oc'h sklerigen an Aviel da lugherni henban. Evid kemend-se, he laka muia

ma c'hel ar gaou e leac'h ar wirionez, he ra kemeret an droug avid ar mad, hac o veza her guis-se, touelhet ker mad he dud, he ra dezho, hep henkrez na poan spered, dilenba an heil e-leac'h heglule. Treantu a ra ho skiand hac o veza têuvaleat ar skeûdenhou a gav henhau he têu da zaotra menoz ar bec'herien en hevelep doare ma ra dezho guelet an traou dishênvel dioc'h ma zhint. Hac hevel ma zeus eun darn mi lhezouriou pere a zeû da zisleberi an dremhou kaërha lakeat dirazho, ha d'ho dizoarea kemend, ma vhent heûzus da welet, a zeûs ive eun darn hall hac a ro d'an heûsuçza dremhou, mui a sked hac a c'hened. Hevel-se an toûelher gwidreus a zeû ive da reûstla, da zireiza ha da ghemesk en hevelep doare ar stulten a zighemer ar menoziou, na hell mui hanaout ar ghened dioc'h an divalavded, na kemha ar mad dioc'h an droug hac ar fall. Lakât a ra, heme sand *Krizolog*, ar vertus da veza kaçzaûs, hac an techou fall da veza drand ha karantec rei a ra da gredi d'an hugunaoded, d'an heritiked, penaos an Ilis ne deo nemed eur *Sinagog*, eur strolhad tud gaouiad, da bere n'eus netra da gredi ; penaos an tad santel ar Pap eo an antekrist, eun toueler eus ar penn kenta ; penaos ar Sakramandchou ne d'hint nemed lidou ha falz kreden, mad hepken evid bugale ha merc'hed ; an induljançzou bigign tud, mad evid likaouia ; yûn ar c'horais ha pinigenhou-hall ar c'horf, nemed filhidighez ha saouzan a spered : e-pâd ma man ar maro war ho seûliou, he ro da gredi d'ar bec'herien hemo c'hoas pell dioutho, ha penos ar barados a zo ato digor evid kemend a berhu. Al likaoüer gwidreûs-se a ra ive kredi, a ve ar gwerc'hded, ira di-c'halhus ; ar vuelded eun dra mezus ha digalounec ; ar sentidighez eur sklavach : an techou dizeûrha a ra skedus hac ar vertuçziou kaërha heuzus : pa vez kelou eus ar fall he ra kredi he va ret, war digarez he ve deread evid lakât migoouniach, hac haliez evid en hem hoûalc'ha he-unan hac ober plijadur d'ar re-hall. Hevel-se an herouand gwidreûs-se, a ra kemeret an droug evid ar mad, madou an douar e-leac'h re an êen ; hoghen, hevelep fazi ha dalbentez ha na defhên kel delbezus eus an didruezuçza barnedighez?

Hep mâr he welhot sklear kemend-se, mar kirhit prederia mad penaos ar spered gwidreûs, gouda beza dalhet bevel ma ra hazeûlerien ar bed, ha zeû d'ho flega kemend warzû an douar ha d'ho staga kemead hounihan, na helhont mui en hem sevel warzû an êen na prederia he gaërentez : ne halhont mui poëlha an traou douëus, dreist pep-tra, hervech m'hen deus galhet dont a benn da lakât oriadeghez, ha kaçzouai hen ho spered : rac an orged hevel ar gaçzouni eo an ialvondeka faziou eus a bere en hem servich an droug-spered evid dalha he wiliçzien. Hevel ar c'hrec kroumet a bini a koms an Aviel, he teû kemend d'ho flega warzû an douar, na helhont mui en hem heûna evid selhet oc'h an êen, na gourvenha he gaërenteçziou. An dra-ze a ziskuiez penaos hervech ma zeo an dên en hem roet d'al lighentez, he têu kemend d'en hem zalha dre an tech mezus-se, na hell kouna nemed e lighentez, na hioul namethan, n'en deus ken menoz nemed evithan, ne hall mui tânva pe ghar c'hoêc, ha pe gher mad eo beva har gwerc'hded ; an dên kounharet na hel iva menba nemed en he gouahar, hac en habec eus

ar pez a ra dezhan kounhari; an heil hac heghile a zo kemend staghet oc'h ho goüal dechou, na helhont en hem zistiga diouthо evid en hem drei oc'h ar vertus na goulen skôr digand Doue.

Evid derc'hel havel-se atao pleghet warzû an douar, an droug-spered hen deus peder chaden gand pere he ren da staga ar bed hac he hazeûlerien, da c'houzout eo; ar pec'hed, ar garantez direiz evid an den he-unan, re vras carantez evid ar graouadurien ha fillidighez ar c'horf. Gand chaden ar pec'hed ho dalc'h pleghet warzû an ifern evid sellet oc'h al leac'h a dleont da berc'henha goude ken haliez a lamm hac a zistro en ho zechou dizeûr; dre ar garantez direiz he ra dezho en hem drei bepred houtho ho-unan evid prederi ho heas ho henor, ho mad, ho levenez; karantez re vras ar graouadurien a deû d'ho staga houtho hevel gwizien dizeur; fillidighez ar c'horf a ya betc ho spered, ha dre eun hentadurez hoazus ha boutin a dremen eus an heil d'heghile, pa vez habaf ar c'horf, ar spered a zo habaf, pa vez klân ar c'horf, ar spered a c'houzaon.

Ar spered-se ker gwidreus a ghemer ker bras bell war hazeûlerien ar bed, ho zoüelha a ra kemend, na lez neira henho a ghemend a helfe ho sklerigenha; lamhet a ra eus ho spered hac eus ho c'haloun kemend a hell ho zenha eus ho direiz dizeur, ho distrei a ra ato dioc'h ar mad evid ho zrei oc'h an droug; ho fellhât a ra dioc'h ar prezeghenhou, o selaou pere he kafhent bepred gwir sklerijen; dioc'h ar Sakramandehou a pera he kafhent ners d'en hem zisplega; dioc'h ar strolhou mad, o taremprет pere he kafhent eto skouerіou evid ho c'halounekât; en eur gher, serhi a ra houtho pep hend ha stread dra bere he c'helfe treanti henho sklérigen ar Spered-Santel. Ne deo ket etâ eur mars he teûfe ar spered gwidreus-se d'ho e'harga a dènvaligen ha d'ho zreina hen eun dalhentez ar skrijusçza.

D'an divez, evid peûrober ho e'bolhidiguez hac hep distro. Goude beza great dezho koll ar guel a Zoue hac hankounac'hât ho silvidighez, an toueler ker gwidreüs en hem laka da ober marzou en he c'his: rei a ra d'an dalhed reûzeûdic-man, daoulagad pere ho gra reûzeûdikoc'h eghed zo-kên ho dalhentez: rac en hevelep amzer ma tenn dezho ho lagad deou evid miret houtho da welet mad ha da veza sklerheat gand ar gwirionеçziou peûrbadus, he ugor dezho ho lagad kleiz evid guelet sklear ho mad amzerus ha traou kolhidic ar bed-man. War ghemend-se, sand Augustin hen deus lavaret: gwal, gwal d'an dud dall pere ne welhont ket an heol a sklerha êen ha douar! Goa d'an daoulagad pikous pere na helhont ket guelet ar gwir sklerigen! Goa d'ar re a zistro ho fenn hac ho daoulagad diwar ar wirionez! Goa d'ar ra ho zro oc'h avelou ha moghedou ar bed-man!

Eun dalhentez ken dizeûr evid ar bed hac he hazéulerien, a zelhit hep mâr hebed, an dizéurha barnedighez. Ne deo ket etâ eur burzud o veza ker kablus, ha vhent ken tamhalhet ha barnet ken didruez. Goude kemend hon'eus prederet betec haman hac ar pez a welhimp c'hoas warlerc'h, na vezhomp ket souëzet hon-unan o klevet komps eus an hevelep barnedighez, daoust pe gher skrijus eo: hor Zalver he-unan hen deus he lavaret ha doughet ar varnedighez heûzus-ze a

henep ar bed hac he hazeûlerien dall.

*Va mundo a skandalis* : gwal d'ar bed, heme hor Salver, hen aviel hervez Sand Vazed, penhad 18. v. 7., gwal d'ar bed, abalamour d'he houal skouerou : ar bed a bini he coms haman hor Salver ha da bini he ro he valhos, ne deo ket al loar, an heol, ar stered, an hoalil steredec; an douar zo ken he-unan, ne deo ket an habec penber eus ar malhos diseur-ze, hoghen, an douar gand he dud fall ugr hac he falhagriezou, an douar gand he dud difeiz ha direligion. Na vez-hit ket eta souezet mar skalfan haman ar bed e daou ; daou ved-so e gwirionez, unan great gand Doue hac heghile gand ar pec bed : eus a heman hepken eo he lavar Jesus Krist: *Goa d'ar bed abalamour d'he houal skouerou.* Ar c'henta bed a zo eur stroll pe eun dastum eus an holl draou krouet ha kevrenhet e peder loden; an douar, an dour, an hëar, han tân, ha kurunet gand an êen hevel eun dalghen skedus great a stered hac a volod lughernuz hac hetus bras eo atao da Zoue pini a gâr méurbed oberou he zaouern. An eil a zo eur groun pe eun dastum ive eus a dud difeiz ha pec'herien a bere an dudi hac an oll levenez a heller ive da zarnaoua e peder ghevren : ar fougue, ar fol-hentez, ar fallagriez hac ar réuzeûdighez, hac an ifern eo kurunen heman. Ar bed kenta eo ty an Aotrou-Doue e pini he fell dezhan beza hazeulet : he gaout a heller henhan bepred hac hep nemeur a boan; bezand eo dre holl evid kemend her c'hlask a galoun vad : he c'hal-hout, he furnez, he vadelez a weler dre holl o lughern en he obe-rou. Hoghen an heil bed eo kear prinçz an dévaligen e pe leac'h na gaver morçze Doue neued evid he flemba ha saoira he hano santel. An daou ved-man a zo atao henebourien vras, ken henebus an heil oc'h heghile, ma mahint ato oc'h en hem daga : hep hean en hem damhalhont hac en hem varnhont an heil heghile, rac ho skiand hac ho sperejou a zo dishênvel meurbed. E gwirionez, eun henebiez dreist mend en hem gav etre spered ar bed hac hini Jesus, hac an daêl-ze a ra dezho en hem hega bepred; ho skiandehou a zo atao e brezel. Spered Jesus o veza eur spered a furnez hac a sklerigen, a zo atao e brezel oc'h spered ar bed pini a zo eur spered a folhentez hac a dûvaligen. Spe-red Jesus-Krist a zo eur spered a wriones difaêus ha vuel, hac hini ar bed, eur spered fougheus ha fazius; spered Jesus a zo eur spered a santelez, hac hini ar bed eur spered a fallagriez; spered Jesus a zo kentel pep-eurvad pourhadus, ha gwir hend ar peoc'h barbadus; spered ar bed, eur spered a rêustl hac a drein d'he heul pep reûzeûdighez bar-badus.

Kememan holl a ra dehomp guelet kerkend barnedighez ar bed hac he hazeûlerien, kemend-zo e gwirionez henebus oc'h spered Doue a zo dre heno hepken tamhalhet ha barnet; hoghen spered ar bed o veza atao eur spered foughêus hac avelus, henebus a pep-tra oc'h spered Jesus pini a zo eur spered difaêus ha vuel, en hem gav dre heno hepken tamhalhet ha barnet. Ar pez a c'halvan haman foughe-rez hac avelou, eo kemend tra-zo ha na hell, na karga baoualae'h al leac'h e pini eo dastumet, na skoaçzia mad an hini a dêu d'en hem harpa hounthau, na beza talvoudec d'an hini her c'hlask ; ho-

ghen, petra a so wer en douer hac a helfe karga haoüalc'h kaloue eun dên, pa zeo gwir penaos holl vadeleçziou ar bed ne dhint ket evid heu ober dre na dhint nemed rambre ha sorc'hentez? Pe seurd skoazel a helher da gaout e madou or bed, pa zeo gwir penaos ne deus henhan netra a baduçzoc'h eghed he skanvadurez? Hevel-se pa fell da Zoue gwana gwiçzien hac hazëulerien ar bed evel ma telhezhont, ho gra hêuvel oc'h ar pez a garhont: ober a ra eus ho buhez eur c'heflusk, eul loc'herez padus pini ne lez ket gatho mui a chan eghed rod an danvez a glaskhont hac oc'h pini eu hem staghont kemend. Ar bed-man e gwirionez hac he hazeùlerien froundenhus méurbed e pep-tra, n'ho deus a badus nemed ho skanvadurez, hac ar skinvadurez-se ker kuladus ne chan da ober goab eus o fijadureçziou ker koulz hac eus ho foaniou: ho c'hemeret e ra bevel bugale, e daoulagad pere e laka c'hoars ha daëlou en hevelep amzer, e-pad ma têu da zizec'ha o daëlou gand eun dourn, ho laka da reded gand heghile. Ar skanvadurez froundenhus-se eus or bed, a ra goab eus ho menoz, eus ho frederenhou, eus ho bioulou; e nebeutoc'h eghed eun heur, he laka en hevelep kaloun kanil ha mil bioul dishénvel, hac e ker bêr amzer he laka hac he voug henhan mil gueflusk henebus, mil he mil c'hoanteghez dishênvel. Doue eus he gostez a ra ive goab hanezho; rei a ra dezho pinvidigheçziou a bere hint ken naoùnec, ho ferc'henha a ra hembêr a galz danvez; hembêr he teù d'ho diberc'henhe, hac haliez he c'herhu ma têu d'ho lamhet ker buan ha m hen daus ho roet; ober a ro goab eus ho buhez pini a zalc'h etre he zaouern, hac hevel ma têu eur gwinder mestr eus al lien ben deus steùnet d'he basten pe d'he ziverhât bervez he bioul, Doue e drouc'h pe e ghendalc'h hevel ma kâr, a ziverha pe a hasten bervez he bioul, neùden ar vuhez. Haaten a ra ho buhez d'ar re he c'hav reir, hac he diverhât a ra d'ar re he c'hâv re vêr hac en hem stag re houthi: pelbât a ra ar niaro dioc'h or re her c'hlask, hac he lakât a ro e dremm ar re ho deus haoun razhan hep he c'helhont hen diarben. Hevel-se eo en hem wel ar bed tamhalhet ha barnet eua e vreman zo-kén, ha dre he oberou hac he venoziou he-unan, ho gand lealded Doue.

Hoghen, mar deo buhez or bed eur c'heflusk hep skoazel, he zeo ive eul labour hep talvoudeghez, hep garhedon hebed. Ne deus her bed nemed reùzeùdighez, ne gaver henhan nemed dismantr. ne gresk ha ne zao nemed evid koueza; ne gouez neined evid harpa; ne harp nemed evid diamantra ha trezenha e nevez an nebeùd a zistro dezhan goude kolhou kenta. Chetu da petra e tenn holl gheflusk hac holl labauriou tud ar bed; teùzi a rehont ho buhez dre galz a striv hac a skouister, ha ne skouizhont kemend nemed evid dastum peadra da veva e-pad eur penhadic amzer: beva e rehont e dienez evid galhout mervel pinvidic, hac ar pinvidigheçziou-ze holl a dro neuze e moghed evitho; krignet gand terzien danvez, he varvhont bep beza en hem walc'het, ha gand an bioul direiz da verna c'hoas danvez var danvez; mervel a rehont e tud kolbet, goude beza hevete torfetourien, ha kenaliez troet ha distroet war rod ar madou kemend hioulet. Hahez e c'herhu gatho beùghi oc'h or pez a berc'henhont, e-pad ma tu-

alanhont o redet warlerc'h ar pez n'ho dena ket : ato strivand da baka danvez pere a dec'h en ho raoc, pa mar ghelhont ho zizout avechou, pere a deûs etre daouarn ; ha mar ghelhont ho derc'hel eur penhad benhac, pere ne rohont levenez gwirion hebed dezho, ne lamhont ket an hankrez digatho, ha morçze ne walc'hont haoûalac'h an hioulou direiz eus ho c'halounou. Ar bed eta hac he hazeûlerien en hem gav gwalhet dreizho ho-unan, hoghen lamalhet ha baroet hint c'hoaz dre ho faziou ha dre ho folhenteçziou dizeur,

Spered ar bed, e gwirionez, a zo eur spered fazius ha stultenhec, henebus oc'h spered Jesus, pini a zo eur spered a furnez hac a sklerigen. *Holl furnez ar bed*, heme an Abostol, *ne deo dirac Doue, nemed folhentez ha sempladurez a spered.* Hac evid gwir, na helher ket guelat braçzoc'h folhentez na braçzoc'h gwanidighez her spered eghed kredi gouzout pep tra holl, e-pad ma tianavezer ar pez so redta da hanaout, me lavar, skiand ar silvidighez, hoghen peghemend a dud bedec skiandchus ha gweçziec bras hervez ar bed, ha ne hanavezhont netra e dleadou ar silvidighez? Dianaoudec her pez a sell oc'h ar Religion, ne hanavezhont ket haliez, al lizeren ghenta hanizhi, ne fell ket dezho deski ar pez a ranker da c'hout evid beza salvet : ken habaf e kemend-se hevel miled mud ne ziskouezhont ket kaout mui a skiand eghetho. Sand Augustin o tianevelha diwar ben *Balsam*, a lavar gand kalz habec, penaos hen devoa nebeûoc'h a skiand eghed an hizen war bini hoa hazezet, dre na wela ket hevel ar milic-man, an eal pini her gourdrouzé. Ma vige bet, heme an tad-man, eun diaoul war hend *Balasm*, e-leac'h eun eal, hen devige bet guelet kentoc'h hanezhan ; da lavaret eo, hervez skiand an tad-man, penaos, furnez ar bed a wel sklear an hankeler lorc'hus, ar plijadureçziou, henoriou ha madou an douar a laka an diaoul dirazho, ha pa gomzer dezho eus a vadou an êen, eus he gurunenhou, ne d'hint nemed iênvaligen, dall poch hint p ho gourdrouzer eus an ifern hac eus he boanhiou : ne dreanthont morçze her prederenhou-ze. Kentoc'h, heme Dertulien, he kredfhent danevelhou eghed misteriou Jesus-Krist ha gwirioneçziou talvoudec ar silvidighez.

An tri roua eus ar sao-heol pere a deûas da hazeûli hor Salver her c'hraou a Vethlem, a lavare : *Guelet hon eus he stereden.* O pebes mars, heme sand Krisolog! Dibaod eo, e gwirionez, kaout her bed, tud fur baoualac'h evid guelet mad sklerigen an êen ; dibaod ar re a ra prederenhou talvoudec haoualch war lezenhou Doue hac a deû da boêlha stard madou ar bed-hall. Holl sked ho furnez, heme an Abostol, na deo nemed direiz mezus, dre n'en hem staghont nemed oc'h an douar. N'ho deus nemed eur furnez dousrec, ho holl skiand a zo hen douar, ho holl menoziou ne selhont nemed oc'h an douar. Savhomp tyez kaer, hemezho, war an douar : kreskhomp hon danvez, prênhomp dalc'hou nevez, hac atao war an douar : grehomp burzudou evid ma vezo komzet kalz a c'hanhomp war an douar, dastumhomp danvez war an douar ; en hem c'hrehomp pinvidic, hac ato war an douar : hen douar hepken he kounhont, n'helhont menha nemed hen douar, hevel pa na ve mui nac henor, na danvez, na levenez hebed hen êen. O folhentez ; o sem-

pladurez a spered! O tud diskiand! en ho c'hobernu amzerus ho c'houzoc'h goulen kuzul digand mignouned, hac e graou ho silvidighez, her pez a sell oc'h ho konstianç n ho c'heus mignoun konfeçzour hebed, ne c'houlenhit kuzul nemed digand ar bed, ar c'hic hac an droug-spered, ho praçzi henebourien. Ha ne deo ket kemend-se eur folhentez ar vraçza hevel an dizeürha : pa vez menec evidoc'h da ober paea eun dle a ranker deoc'h, he kavhit gwel kemeret arc'hand eghed gher ho tleour; hoghen Map Doue a lavar hen Aviel rei deoc'h he varados, mar kirhit beza feal dezhan bete ar maro : ha gwskoude pa zeû d'ho kervel evid ho paëa, her pedhit da c'hcda c'hoas gheneoc'h, hac o veza dâ gheneoc'h kaout he c'her, e c'hedhit ho kobr birha ma c'hellit. Perac ghedal, perac he zinac ha pa her c'hinnigher deoc'h? Kemend-se ha ne deo ket eur folhentez ar vraçza? Dâ eo evidoc'h eun dên a ghevridi a hanavez hac a reiz mad he c'hra, ha c'hwi pini a dle hep dila niveri pls da Zoue holl oberou ho buhez, ne fill deoc'h lakât reiz hebed henhi; hoghen he dilezi a rhit e pep-tra : kemend-se ha ne deo ket sotoni ar vraçza? Hervez ho kreden, ar c'hrên dên eo an hini a hell doughen ar pounherha beac'h; ha pa vez ret gouzaon dispriganç ha flemm dre garantez evid Doue, he kemerhit evid ar c'halouneka an hini na hell gouzaon netra gand dên; heve'-se he kemerhit ar sempladurez evid ners, hac an dearded evid kalon, dên tear evid dên kalounec. Gwir eo eta, hervez ma lavar an Abostol, penaos furnez ar bed ne deo nemed folhentez dirac Doue. Leverhomp etâ gand sand Bernard, penaos ar bed saotred-man, ne deo nemed nôz dû ha tênval, e pe leac'h an darn vraçza a veo hep Doue, atao hen dênvaligen, atao e bac'h, atao e dienez, atao e paourentez. Ar stad-ze ken dizeür eus ar bed pec'hedus a zo oc'hpenn ra evid he dambal hac he goll gand he hazeûlenen.

Prederhit mad e kemend-se, ene kristen, ha mar fell deoc'h kaout ar gwir furnez ha beza gathi digbemeret mad e barnedighez Doue, beulhit ar guzul-man eus a sand Amgroas: lakhit, hemezhan, kentelhiou ar bed dindan ho treid, kerzhit hep broun war ar goagou eus ar bed man, ha mar gherhu gheneac'h treanti an distecha man, galvhit ker buan hevel sand Pèr Jesus d'ho skora, hac hevel dezhan he c'hastenho deoc'h souden he zourn. Evid gweled ato sklear e ranker derc'hel ato war'e huurhé môr ar bed. mar deo ken dall tud ar bed, ma na welhond nemed ar bed, ma na zelhont morçze oc'h an êen, kemend-se ne ket eur mars, rac o veza ato gweledet en hisfond eus a vôr garo ar bed, ne helhont ket guelet an êen, dre m ho deus ato ar môr glas a zioc'h ho fenn.

Mar dêu faziou dizêur ar bed hac he folhenteçziou d'he goll, dre ma zhind henebus oc'h spered Jesus, he falhagiieçziou ne d'hint ket nebeûtoc'h tamhallus hn gwalhus evithan. Spered ar bed o veza ato eur spered leûn a zrougliez, a zo bepred henebus oc'h spered Jesus pini a zo eur spered a saotelez. Kemend a zo her bed pec'hedus, ne ra nemed maga techou-fall hac ober faë war an holl vertuçziou. Lakit ho skouarn da zelaou an dud bedec : a veac'h he c'helhont lavaret têir gons dioc'h-tû, hep doughen da bec'hi ar re ho selaou : ho

zoüadenhou, ho jarneou, ho drouc-pedenhou, ho skoüeriou bogzanhus, ha ziskar hep dale kalz re hall en hevelep çziou gatho · ar goab a rehout eus ar vertuz, a bini an dismegançz a zo meürbed riskus, a zistrò kalz diouthi; ho rebechou gaouiad, ho flemhou ker poanius d'an dud vad, hac a ra dezho koll habaskdet; ho c'husuliou ker gwalhus, pere war digarez mignouniach a ra mui a c'haou oc'h eun ene eghed ar houaçza drouc-prezeglierez a henep ar vuhez hac an hano mad. Ne weler ha ne glever dre holl er bed nemed skoüeriou fall : goa eta d'ar bed abalamour dezho. *Væ mundò a scandalis.*

Oberou an dud bedec ne d'hint' ket nebeütoc'h gwalhus eghed ho c'homsou; unan a lamm diguenec'h ho madou dre heskin ha breûd, ar pez a ra habec kounhari ha kastiza; eun hall a zeu da huerm ho c'hano mad ha d'ho konal vruda a pep strolbad, ar pez a ra sevel kalz droulanç ha kaçzouni heman ho kondrous, galhoud hen deus da ober ar pez a lavar, hanaout mad a rhit he bioul war ghemendse, ha lavaret hen deus deoc'h ne vanko ket war he daol : kemendse a zo evidoc'h eun habec a heukres hac a spound pini a ra deoc'h koueza e dismautr : heghile a deu d'ho likaoui dro veûleûdiou dreist penn ha gaouiad, evid dont a benn il ho paka en he bech ha d'ho tastum en he laçzou. Ne weler er bed nemed goaperez ha troïdelherez! Goa il ar bed abalamour d'he skoueriou fall. *Væ mundò a scandalis.*

Madeleçziou ar bed zo-kên, ne d'hint ket diantekoc'h na didamhalhoc'h eghed he flemhou hac an dismegançz a ra. Gand kemend a belho eul ber da ober, heme eur c'hoziad, hem bezo ato haoün razhan, ha disfischançz ham bezo bepred betec eus he vadeleçziou : ar gobrou a ro ne d'hint nemed ho c'hemend a bechou pere a stign evid va senha en he laçzou ha va lakât da goueza. Hével-se hon eus ato mui a leac'h da gaout haoün rac madeleçziou ar bed, eghed eus he vuaneghez. Ræçzoc'h eo, e gwirionez, en hem viret dioc'h he heskinerez eghed dioc'h he likaouerez. A be dû benbac eta he prederhimp ar bed, her c'hafhimp ato kablus ha delhezus a varnedighez didruez. Goa eta, goa d'ar bed abalamour d'he boüal skoüeriou. *Væ mundo à scandalis.*

Goa dezhan c'hoas, goa d'ar bed, *væ mundo.* Abalamour d'he vac'herez, rac eun tirand eo pini a zalc'h dindanhan eur strolhad pec'herien ker kablus ha ker reüzeûdic hac hên. E touez ar reman, ar re reüzeûdika, eo ar re her c'har hac en hem stag bounthan muia. Rac goude beza ienhet digatho pep gwazouniez ha kemend servich a helher da c'houlen digand sklaved reuzeûdic; goude beza ho diberc'henhet eus ar c'hraçz, eus ar vertuçziou, hac haliez goude beza great dezho koll madou ar bed-man, yec'hed ho c'horf hac hini ho ene, ho lez evid holl garhedon, her c'hriçza henkrez, en hanken hep chan, hen techou ar re houaçza hac hêuzuçza : rei a ra dezho evid holl gobrtechou ar re falha, ar re dizêurha, reac'h ha preon krigner ho c'houstiançz evid ho sanka nôz ha deiz : lakât a ra henho klenvejou ar ro mezuçza kirieghez eus ho buhez dizeur dre bini ho deus arnodet eun ifern diaraoghet, heulhet gand gwal varo, gand hirhadelez karghet a boamou skrijus pere na hell ket da ziarben. Bed glidas ha trubard,

gwestla a rez da c'holl mignouned pep seûrd madou, hac ha roez dezha pep seûrd gwalhou; lavaret a rez rei ar vuhez dezho, hac hep galhout seveni ne herhu gatho nemed gwal varo : gwestla a rez dezho pep levenez, ha goude ho c'harghez a boaniou; ehan a leverez rei dezho, ha gand kemend-se ho c'harghez a labnur hac a henkrez; lavaret a rez dezho he veçzhint padus, ha ker buan ho dilezez hac ho roez da breizi d'ar maro ha d'an ifern. Bed ghidas ha trubard, kemend-se n zo ra evid da damhalha ha da varna dilruez. *Væ mundo à scandalis.*

Ar wirionez-man o veza ken hanat, lakhit stard en ho spered hac hen ho penn an dèzo da bellhât atao dioc'h ar bed, d'her c'hemeret bepred hevel eun henebour gand pini na helher morçza eu ham glevet mad haoualac'h : da dec'het diounthan hevel dioc'h eun nnaoñed war bini Map Doue hen deus taolet he valhos, hac ha roet d'an heronand, pini eo perc'hen ar bed. Dilezhit he lezenhou, pere a zo bepred benebus oc'h re an Aviel; en hem guzhit muia ma c'helhot oc'h ar skoüeriou fall a ro. Boll hon eus ar pleg dizeür da heûlin an droug, hac heûlia a rehomp hep nemeur a boan techou fall hon hentez, hep e bounteghez da heûlia ho vertuçziou na da ober ar mad a rehont.

Tec'hit dreist pep-tra, dioc'h kirieghez ar pec'hed pini en hem gav dre holl war hon hend. Ked a ma chomer en habec pec'hi, ne deus kredt mad hebed, ne halher ket a neûse beza niret dioc'h gwal, hep eur mars piti ne ra ket Doue haliez. En hem belhait eta atao dioc'h ar bed hac he houal skoüeriou, rac henho e maor atao e tail da goueza: chom re dost d'an tân eo en hem lakât e tail da bonzat re; chom en habec pec'hi eo en hem riska da bec'hi. Na livirhit ket ho c'heus nerz ha kaloun haoualac'h evid en hem viret. Ar c'hrea dên a gav atao trec'hpâr, hac ar furha a hell fazia hac a raïo, ma na deman atao war he c'hed. Tec'het eta eo an diarvarha, pelhât atao dioc'h habec eo ive ar gwelha ; na rhit ket a vrezel ma na fell ket deoc'h beza trec'het her brezel. Livirhit atao gand sand Jerom : ne fell ket digo riska ober brezel war digarez ar spi da veza treac'h, rac o kredi galhnut trec'hi, a c'helhan beza trec'het va-hunan · o tec'het en hem viran hep mâr d'ioc'h kleze va henebour, ha mar choman her veskaden e rankan pe drec'hi pe beza trec'het, laza pe beza lazet : ar goûalha-tà avidhon eo tec'het ha pelhât.

Chetu, ene kristen, petra ho c'heus da ober evid mired d'en hem saotra na da veza touelhet gand skoüeriou fall ar bed. Pelhait atao diountha muia ma c'helhot : tec'hit dreist pep-tra dioc'h he strolhou nôz; dioc'h he gorolhou da zui ha da c'houel avid galhout beza hen templ gand bugale Doue; tec'hit dioc'h pep mesvier touet ha dioc'h an holl douerien Doue; tec'hit dioc'h lighentez evid beza ato diuam: tec'hid, evid lavaret bêr, dioc'h skoüeriou fall ar bed, evid en hem viret dioc'h pep gwal. Ne ket skandehus kousket e kever eun aër, o kredi n'ho flemho ket marteze hên ober a hell, hac oc'h hen ober, rei deoc'h ar maro. Ar bed a hell ive chom marteze hep ho flemha, daoust m'en hem ghemeskfac'h ganthan haliez; hoghen, hen ober a hell gwskoude, danust da ghentend hevez ha helfac'h da deûler, ne deo ket eta furnez en hem ghemheska re en he strolhou. Tec'hit heta atao dionnthan, ha

bezhit bepred war ho c'hevez ma na fell deoc'h en hem saotra ganthen ha beza heveldhan tamhalhet didrnez ha barnet eun dervez a zuo, ken didruez-hall.

Na ziskenhit ket eta re vuan eus e Jerusalem da Jeriko, gand haoun da gouez etre daouern al laëron; taulhu spled mad oc'h ho stignou: diouallhit, me lavar, diouallhit mad oc'h spiou ar bed hac oc'h lindagou he hazeûlerien. Sivhit bepred ho c'hioulou varzû en êen, hac ho pht ato an hirbadelez dirac ho taoulagad. Lakhit hevez eta, c'hwi dreist holl tud yaouank, d'en hem stroba re uc'h ar bed, ha d'en hem douelha re gand he bliydureçziou, prederhit mad ne maoc'h war an douar nemed evid labourat d'a zirez an êen, ha ne helhot en hober nemed oc'h en hem zerc'hel atao distag mad dioc'h ar bed hac he bhjadureçziou gwalhus. Sivhit eta eur vech c'hoas, hahez ho c'hioulou warzu an êen, ha kounhit bepred en hirbadelez. Grhit ha livirhit atao hevel ar roue diouganer : Va daoulagad, hemezhan, a zo atao savet warzû Doue, rac hên bepkên eo a hell tenha va zreid eus ar pech. Ne deus e gwirionez, a fur haoualac'h nemed ar re a laka ho spered hac ho hênvor e Jesus-Krist, nemed ar re a zalc'h ho lagad diabars, atao savet warzû an êen hac an traou d'an beac'h. Hevel-se, heme saud Amgroas, daoulagad ar fur a zo en he benn, ha re an diskiand en he seûlliou : da lavaret eo, an dên leal ha glân n'en hem stag nemed oc'h Jesus-Krist, pini eo he ghef, hac ar pec'her ne goûn nemed hen douar pini hen deus Doue lakeat dindan he dreid : *Sapientis oculi in capite ipsius, stulti autem in calcaneo.* Ghrit ho-c'hunan kemend-hall, ma na fell deoc'h beza tamhalbet gand ar bed hac he hazeûlerien; en hem c'houarnhit en hevelep doare evid delhezout ar vuhez peûrbadus hac heurus en êen.

---

# HEIZVED PENHAD HA TREGOND HAC AN DIVEZA.

## War ar Silvidighez.

*Rei eo hañez prederia e silvidighez,*
*Rac ne deus gra her bed hen tú-hall da henhez.*

Hobars kaçz hon ober da benn, leverhomp c'hoas haman eur gheric war dalvoudeka mad an dên hac he vraçza kevridı e-pâd he vuhez war an douar.

Braçza ober eun dên war an douar, he dalvoudeka mad her bedman, he ghenta kevridı a zafec ma zeo deûet her bed betec he varo, eo ober he silvidighez ha labourat a zevri da c'houmt rouantelez an êen : hor Zalver hen deus-hên lavaret hen Aviel hervez sand Vaze: *Klaskhit*, hemezhan, *haraoc pep-tra rouantelez an êen hac he lealded* *Quærite primum regnum Dei et justitiam ejus.*

Rouantelez an êen o veza età an talvoudeka eus an holl vadou hanat ha kuzet, a zelhit ive an huelha renk e touez an holl vadou, beza c'hoümeat dreist pep-tra ha dilenbet gand pep-unan. Klaskhit età, ô kristen[1] haraoc pep-tra ha dreist pep tra rouantelez Doue; bevhit eta ha penhui war an douar, hac en bevelhep doare, ma c'helhot hen tizout ha treanti henhan. Doue her lavar, ha ne c'houlen ket vel eghed kemend-ze; u hen deus great he varados nemed evid rei pers dehomp henhi hac he rauha ghenehomp : he hioul braçza eo kemend-ze ; ne c'hoanta nemed hor zilvidighez, ne c houlen ket vel eghed hor savetei holl : *Deus vult omnes homines salvos fieri*. Mar fell deoc'h età heûlia

a vreman hac ober e pep-tra bioul Doue, e zeo ret deoc'h brea kalz labourat a zevri en ho silvidighez ha klask dreist pep-tra rouantelez an éen. Ne deus netra ker ret evid an dên war an douar, he vraçza hac he dalvoudeka kevridi eo e-pad he vuhez her bed-man, n'hen deus evid lavaret bêr, ken gra talvoudekoc'h da brederia Hor Salver heunan hen deus-hên lavaret freas hen Aviel : Ne deus, hemezhan, nemed eun dra ret evid an dên war an douar : *Porro unum est necessarium.* Hac an dra-ze ker ret, eo ober hor silvidighez. Ober ar braçza, ober dreist an holl oberou; ober, heme sand Augustin, a binı he dehomp beza prederiet nôz ha deiz. Prederhit eta haliez, ô kristen! henvorhit a zevri en ho silvidighez, kounbit benban bepkên, mar kirhit, rac mar dubit a benn hanezhan, ho pezo greant hanualoc'h. *Unum cogitate.* Prederhit mad ne deus ober hen tû hall dezhan, na ker ret hac hên : *Quia unum est necessarium :* Hon ober braçza hô, n'hon eus ober hall hebed ken huel na ken talvoudec hac hên ! *Unum illud supernum.* Hevel-se he rankhomp hen haoza hon-unan pell dioc'h he fiziout e re hall : Doue a c'houlen m'her grafhemp a c'hanhomp hon-unan.

Ne ket eun hall e gwirinnez, boghen an dên he-unan eo a dle oberia kevridi he zilvidighez : eur gra ken talvoudec a sell houzhomp hon-unan hepken. Ne deus nemedhomp hon-unan a ghemend a bell her ober mad; na hell ket beza fiziet e dên hall hebed. Ne deus tra kèr ret war an douar hevel ma zeo dehomp prederia hac haoza hon-unan kevridi hor silvidighez : n'oa ket ret dehomp beza bet krouet n'a lakeat her bed-man : haraoc hor c'hrouidighez ha kend ma zoa kelon a c'hanhomp war an douar, ar bed a zalc'he manifik en he bloum, hac hep ober a rato c'hoas pell amzer goude na vezo hano hebed a c'hanhomp; hoghen, eur-vech ma zhoump krouet ha lakeat her bed, eur vech ma zhoump great kristenien, bugale da Zoue ha d'he Ilis, ne deus netra ker ret hevel ma zeo dehomp labourat e gra hor zilvidighez. Hor braçza gra eo, hor c'hevridi peoherez; Doue a c'houlen hac a fell dezhan her grafhemp mad : he bioul braçza eo he teùfhemp da brederia a zevri her ghevridi-ze, abalamour n'hen deus ket braçzoc'h bioul eghed hor guelet holl heurus ganthan en he rouantelez patlus.

Glarit età, ô kristen! bioul Doue e kemend-se; na helfac'h birviken ober tra talvoudekoc'h, henvorhit età, ne halhan ehana d'hen hazlavarout gand an Abostol, henvorhit stard hac haliez hen dra ze. Sand Paol o komza eus ar silvidighez hac eus an bizom hen deus pep dên d'hen haoza mad, a lavar dehomp holl ar c'homzou nerzus-man : « *Ho pedi a ran*, hemezhan, *stard ha stard ho c'hazpedan* da vont » bemdez war haraoc, da greski bemdez her vertus, da bornia, dreist » pep-tra gand ho silvidighez, ha gand he rehat mad ar ghevridi-ze, » da veza dineac'h ha dibreder mar kirhit e kever pep-tra holl : *Ro-* » *gamus autem vos fratres, ut abundetis magis et operam detis, ut* » *quieti sitis et ut vestrum negotium agatis.* » Evid ober dehomp poëlha gwelhoc'h pegher ret eo da eur c'hristen oberia he-unan en he zilvidighez, an hevelep Abostol a lavar c'hoas : « Ne ket samm eun- » hall, *hemezhan*, eo a ranko eun den da zoughen, boghen pep-unan » a zougho he veac'h; pep-unan a zastumo ar pez hen devezo hadet;

» pep-unan a vezo kredt eus hanezhan he-unan hac eus ar pez hen » devezo great. » Kemend-se età, o veza gwir, e zeo ret da bep unan prederia stard hac haliez, labourat he-unan hac a zevri e gra he silvidighez : da lavaret eo, ober bemdez ha kalounec kemend a c'hourc'hemen Doue dehomp hac he Ilis, heùlia e pep-tra lezenhou an Aviel, mont beûn gand an hend a ziskouez, hep trei nac a zeou nac a gleiz : ober he unan e-leac'h fiziout war ar re-hall, rac gra hor silvidighez a zell houzhomp hon-unan hepken, hon-unan eta eo he tlehomp labourat en hor zilvidighez.

Doue, heme sand Augustin, pini hen deus hor great hepthomp, na hell ket hor savetei hepthomp. Galhet hen deus hor c'hroui hac hon ober ar pez ma zhoump hep skôr bebed eus hor pers; bughen n'hor savetaio biken ma na rohomp an dourn dezhan, oc'h en hem skora hon-unan. Mad eo war ghement-se kaout fiziançz e pedenhou hac hen oberou mad an dud leal; tra vad eo goulen skôr digand an Ilis, en hem herbedi oc'h an dud deol evid hor skora e kevridi hor zilvidighez; bughen, kaër ho defhe an hull dud leal ha deol beza daughet evidhomp en habec-se; kaër he defhe an Ilis holl en hem bemel evidhomp eus ar ghevridi-ze dre he balhou mad, he c'hemelhiou, he c'helenhadureçzou, he fidenhou, kemend a rahint hull ne dalveçzhint da netra, ma n'en hem hemelhomp hon-unan, o c'huher eus hor c'hostez kemend a zo en hor galhoud. Pedenhou an holl Sænd hac an Ilis o c'houlen evidhomp trugarez ha graçz da veva gwel eghed na rehomp ne dalveçzhint màn dehomp ma n'hon eus hioul stard hon-unan, c'hoanteghez vad da gaout trugarez, ha ma na rehomp hon-unan kemend a helhomp da ober evil-se. Mar d'hoump hon-unan lezirec ha digalon, danvsi da ghemend a raio re-hall evidhomp, ne iluhomp birviken a benn eus hor silvidighez : hon unan eo ha renkhomp oberia ar ghevridi-ze ken talvoudec. Prederhit età, breùr, heveçzahu mad houzec'h ho-c'hunan : *Attende tibi, o homo, attende tibi.* Henvurbit hennec'h-hu-c'hunan kend eghed e tranu ar hed-man, en ho madou, en ho lanvez; henhoc'h-hu-c'hunan, e leac'h heuvori kemend en ho c'harc'hand, en ho marc'hadourez, en ho tigueuçziou kaër, en ho tourruu, en ho perc'hentiach : kounbit henhoc'h-hu-c'hunan kend eghed en ho plijadureçziou, pere, gand kemend a rehot, a renkhot gwskoude da zilezi hep dale; prederhit stard hac baluz e madou ha plijadureçziou peùrbadus an êen : evid ho gounit eo ret labourat kalz war an douar, poania ha brea stard her hed-man. Prederhit mad età eur vech c'hoas, ne lavaran ket hepken en ho korf, pini ne deo nemed eur zac'h heskern leun a vreinadurez, boghen, en ho c'hene ken talvoudus, pini eo an hirbaduçza, an dalvoudeka, ar welha kalen a c'hanoc'h, pini, evid lavaret mad, eo a ra an dên holl : *In quâ totus es, in quâ melior tus portio est.* Petra a livirin-me goude-ze, eus a ghemend a gristenhien pere a zu kèn dibreder e kever ho silvidighez? Pere a lez gand re-hall, dre skouer gand ho hereded, da ober en ho goude ar pez a dlebunt da ober ho-unan evid en hem savetei. Perac, e-pâd ma manan arc'hand etre ho daouern, na rebont-hi ket ho-unan an baluzen evid prena ho fec'hejou? Perac dale da zaskori ho madou gwal

ghemeret? Perac lezel ho dle hep he baea, gortos an amzer da zont, e-pâd ma c'helhont hen ober breman ha dreizho ho-unan? Diegus bint da ober ho dleadou, fiziout a rehont war re-hall pere a vezo ken diegus hac hi, pe evid lavaret guel, pere ne rahint netra eus a ghemend ho devezo lavaret da ober en ho goude.

En hem ankounac'ha a rehont breman, ne brederhont ket en ho zilvidighez, ankounac'heat ha veçhint d'ho zrô gand ar re a choma war ho lerc'h, ha gand hi hereded zo-kên. Ar re an hem zilez ho-unan, o fiziout war skoriou re-hall a zelhi beza difezet; ar re a ankounac'ha ho ene a vezo ankounac'heat ha gand an dud ha gand Doue; hen dal ze, ne veçhint morçze didamhal, hac e-pâd ma chomhint her stad dizeûr-ze, e vezo diez bras dezho, lavaret a ran zo-kên, ne halhint birwiken en hem savetei. *Peccantem in animam suam quis justificabit.*

Kevridi hor zilvidighez eo hor braçza kevridi hac an ober a sell houzhomp ar muia, hon talvoudeka gra eo a bini ar c'hall pe ar gounid a rato hon diveza eûr-vad pe fall. Hac evid gwir, e gra hor zilvidighez e mân hon eûr-vad pe hor gwal-eur. N eus neûze ken menec evidhomp nemed eus ar c'horf hac eus an ena, eus an amzer hac eus an hirbadelez: mar ghrit mad ho silvidighez, ho c'heus gounezet holl, madou, danvez, henoriou, plijadureçziou ha kalz madeleçziou-hall talvoudekoc'h eghed a helhit da lakât en ho spered, pere a helher da bioulì, morçze da boelha mad haoualac'h: pere a helher klask ha kaout; pere a renker zo-kên da glask a zevri ha beza strivand evid ho direz, rac ne duhint morçze a nezho ho-unan. Evid hi direz hac ho c'haout, ar madeleçziou-ze ken talvoulec, e zeo ret da bep dên brea stard ha labourat a zevri e-pâd he hull vuhez, ma n'her gra n ho c'havo birviken.

Chetu petra a c'houneçzhot, kristen, mar grhit mad ho silvidighez. Hoghen, mar gherhi gheneoc'h fazia her ghevridi-ze, he kolhot an holl dalvoudegheçziou ze: e-leac'h danvez, ne gafhot nemed dienez; e-leac'h henoriou, dismegançz, e-leac'h plijadur, hanken hac heukrez; e-leac'h madou, paourentez, poanhiou ar re griçza ha gloaçziou peûrbadus: o fazia war ghevridi ho silvidighez, he fazhit war ho praçza, ho talvoudeka mad: koll a rhit pep mad; koll a rhit ho c'huelha mad evid pere'henha pini gwskoude boae'h bet krouet ha lakeat war an douar evid eur penhin amzer; koll a rhit ho c'hene, pris eus a c'hoad Jesus-Krist; koll a rhit ho c'heur-vad peûrbadus, koll a rhit ar bararos, hac oc'h he goll he tenhit warnoc'h gwalheûriou divend ha peûrbadus. Prederhit stard war ghemend-se, c'hwi holl pere zo kên doughet d'ho korf, d'ho plijadureçziou ha d'ho mad amzerus.

Poezhit mad ha stard war ghemend-se, c'hwi holl pere na glaskhit nemed walc'ha ho techou dizeûr her bed-man: dên lik, tânveat ho c'heus ha tânva a rhit heçza m c'helhu ar joaiou, ar plijadureçziou mezus eus ar c'hic, hoghen kalhidighez ho c'hene a rhit en hevelep amzer o c'hober ar pez a zifen luuzoc'h ar c'hoêc'hved gwrc'hemen a Zoue: ha petra a dalvezo deoc'h hu kemend a levenez heuzus, o veza dreizho kolhet ho c'hene? Dên pervez, c'hoantus a henor hac a

vadou an douar, dastumet ho c'heus kalz danvez, bet ho c'heus kargou huel ha talvoudus; hoghen, petra a dalvezo deoc'h-hu kemend ze holl o veza dreizho daonet ho c'hene? Mesvier penvers, dên lountrec, debret hac hevet ho c'heus bete koll ho skiand-vad haliez, great ho c'heus e-pâd pell amzer ho Toue eus ho korf, hoghen, daonet ho c'heus ho c'hene dre ho lountreghez, n ho pezho birviken ken Doue nemed ar c'horf dizeür-ze pini a renko leski e-pâd an hirbadelez, hep ken magadurez nac hevach nemed an tân a renko da eûvri ha da lounka da wirwiken.

Touer dizeür, sakrêr an Hano santel a Zoue, kalz levenez ho c'heus bet o fouldraçzi an Hano huel-ze; hoghen, sinnket ho c'heus dre ghemeod-se ho c'hene paour en hisfouniou hirbadus, e pe leac'h he kounharhot hep ehan, o flemha gand an diaoulou Hano Doue da wirwiken. Saotrerien ar zuliou hac ar gouchou bers, great ho c'heus ho kis war an douar, labouret ho c'heus hen deiçziou-ze, an desped d'an difen a rea Doue deoc'h; ho lêr her paeo hen ifern, rac heno he vihot sternet evid brea hen eun doare dihalvondus e-pâd an hirbadelez. Dên ha plac'h ar bed, c'hwi ho c'heus ive reilet sul, c'houel ha pemdez pa helhac'h, d'ar c'horolhou, d'an hebatou, d'ar strolhou nôz, o ho c'heus lezet plijadur bedec hebed da dremen hep ho dânva; hoghen, kolhet ho c'heus ho c'hene e touez an avelou bedec se; kolhet ho c'heus ho mad talvoudeka, kolhet ho c'heus ho Toue gand ho c'hene, ha petra a dalvezo deoc'h-hu ar plijadureçziou lû ha gwan ze pere ho c'heus heûliet gand kemend a hast e-pâd ho yaouankis? Petra a servicho d'an dên beza bet heurus her bed-man, mar bez reûzeûlic her bed-hall? Petra a servicho dezhan beza bet bras war an douar, beza tanveat an holl joaiou, beza bernet tenzor war denzor, beza gounezet ar bed-holl, *keme hor Zalver*, mar deû da goll he hene, pini a dâl muioc'h eghed kand mil bed? *Quid prodest*...

An desped da ghemend-se holl gwskoude, an daru vuia eus an dud en bem zalc'h ken dibreder e kever ho zilvidighez, hevel pa gredfhend e ve ar ghevridi-ze eur farien hepken. Petra a ra e gwirionez an daru vuia eus an dud evid silvidighez ho ene, a zalec ar beûre betec an nôz? A zalec derou kenta ar bloas betec an divez hanezhan? Eus ar vugaleach d'ar yaouankis, eus ar yaouanktis d'ar gôzni? Bian eo an niver eus ar re a daol spled haoualac'h hountha, ne gouner e neira nebeutoc'h. Sevel a rear bep mintin eus ar gwele; hoghen, pini eo ar ghenta prederen, kenta menoz ar spered hac ar galon? An daru vuia, siouas, ne gounbont nemed e gwanerez, hac haliez e traou gwalhus! ne doar prederiet e dog an deis nemed eus a oberou amzerus; ar c'hrec eus he zieghez, eus he bugale: an hozac'h eus he loêned, eus he sternachou, eus he zouarou ha labourou; eur marc hadour eus he varc'hadourez; ar micherour eus ho vicher; ar moundian eus he zanvez; ar paour eus ho zienez, ha gand kemend-se holl, ne brederer nemeûr e kevridi silvidighez an ene, ha Doue a zo hankounac'heat.

Mar peder dioc'h vintin ha dioc'h nôz, ne denher ket nemeûr a c'hounideghez eus an ober-ze, rac haliez he vez brouduçzoc'h da Zoue eghed meûleûdus. An theod hac ar ghenou da birha, a zeû da c'hra-

gouilhi eur beden benhac e pini ar galoun hac ar spered n'ho deus perz hebed. N'en hem boëlher ket he-unan, penaos beza selaouet gand Doue? Doue ne selaou nemed ar beden heveçziec, hoghen eun darn vras a dud so, ha ne henvorhont ket en ho fedenhou pa bedhont, he spered a vez prederiet eus a bep-tra-hall. Darn ne bedhont nemed oc'h en hem wiska pe oc'h en hem ziwiska, pe deûrvezhoni ha ne dizhoni morçze mont war ho daoulin: mar gherhe gatho daoulina dioc'h an nôz, ho gueler hanter e hourvezet hac hanter gwsket, n'ho deus pers mad helied her pedenhou a rear, dre na dema ket nac ho c'haloun, nac ho spered e Doue: n'ho deus ket prederet e Doue habars en hem lakât da gamza hounthan, ne sonjhont ket henhan e-pâd ho fedenhou, ne houzhoni ket haliez ho-unan petra a leverhont na petra ho deus da c'houlen digand Doue; penaos gand kemend-se beza selaouet ganthan? Ne beder ket Doue gand hanualac'h a zonjanç, konza a rear hounthan hevel oc'h eul lakez benhac, ha penaus gand hevelep dore pedi beza selaouet gand Doue? Eun darn hall sioûas ne rehont morçze peden hebed, ne bredrrhont morçze e kevridi hu silvidighez, ne sonjhunt nac e Doue nac en ho ene, hevel pa gredfhent n'ho defhe na Doue da ghêla, nac ene da zavetei. Hevel-se ne denhont ket warnezho an drugarez a Zoue, hoghen kentoc'h he valhos dre ho didalaudeghez; beva a rehont en eur yenien dizeur, ha dan divez en hem daulhoni a benn ho c'hreizon en eun hirbadelez dizeurhoc'h hac her poanhiou hirbadus eus ar bed-hall. Bian eo eta an niver eus ar re a labour e zevri e kevridi ho silvidighez, dre na ghemerhont amzer hebed evid kemend-se.

Marieze gwskoude e vezo guel prederet en he silvidighez d'ar zulhou ha d'ar goûelhou: hen ober a dlefhet da viana, rac an deiçziou santel-ze ne d'hint great nemed evid labourat gwelhoc'h en he silvidighez, nemed evid kaout mui a amzer da bedi ha da ghêla Doue; deiçziou, evid lavaret bêr, pere a dle beza prederiet penn-da-benn e kerz ar silvidighez; o c'henklask mad ar faziou e pere hoar bed koüezet e-pâd ar zizun tremenet, o c'houlen trugared digand Doue, o lakât stad en he veno an hioul d'en hem viret diouthe en amzer da zont. Hoghen neket a rear; neket a rear hen amzer-man, rac ar zulhou hac ar goûelhou, pell dioc'h beza deiçziou a silvidighez, a zêu da veza evid eun niver bras, deiçziou a golhidighez. An darn vuia e-leac'h ho zremen o klevet an offiçzou, o vont d'an oferen-bred, d'ar gwsperou, e-leac'h selaou ar prezeghenhou, ho zremen e laoskentez, e leziregħez, haliez e direiçziou gwalhus: darn e c'hoariou direiz, e korolhou, en hebatou; darn hall en hostaleriou, oc'h en hem vezvi; darn o prena hac o werza, o veachi, oc'h ober kevridiou ha labourou pemdiçziec; darn-hall o vale evid ho fijadur; lod o vont d'ar c'hoariou, d'an harvestou, lod-hall o vont d'an teuhadegou, d'ar gwinærez po d'ar e haçze; lod o ruilho boulou ho kilhou; lod-hall o vanea kartou, an diçzou po e c'hoariou darvoudus.

Ar zuliou hac ar goûelhou a zo deûet da veza evid on darn vraçza eus an dud, deiçziou direis, deiçziou a zizaveh, deiçziou evid flemba he brouda Doue, kentoc'h eghed evid he veûli hac he servicha. Ne bre-

derer ket eta ive hen daiçziou-ze en he silvidighez ; ar ghevridi ze a zo dilezet e pep amzer, ne gouner e netra nebeutoc'h eghed he silvidighez hon ene. Daoust ma zeo hon talvoudeka kevridi ha ma tellid hun holl spled, ne henvorer e netra nebeûmoc'h ; ne gouner henhi nemeûr, nac hen nôz, nac hen deiz, nac e sul nac e gouel, ha daoust ma zeo hon talvoudeka gra, her lezhomp peur-lierza warlerc'h ar re hall holl. Grehomp da viana evid gra hor silvidighez ar pez a rehomp bemdez evid hor graou amzerus. Mar hon' eus eur breûd da zifen, eur proçzez pa eur gra benhac-hall her ghis-se, he c'henvorhomp henhan nôz ha deiz; ne ghemerer chan nemed pa greder beza kavet eur breûtaer talvoudec hmouilac'h evid hon difen ha dont a benn eus hor gra . grehomp kemend-hall evid gra hor zilvidighez, ha na vezhomp mui ken dibreder e kever hon ene paour : prederhomp stard hac haliez her pêz a dâl a peghemend he zeo bet kaustet da Jesus-Krist he frena. An ilis evid uber debomp poëlha mad kemend se, ne chan d hor c'hentelia; lavaret a raflehomp bep sul hen oferen-bred, penaos Map Doue n'hen deus en hem c'hreat dên nemed evid hor savetei : *Qui propter nos homines, et propter nostram salutem....*

Ha gand kemend se holl, tud dizeûr ma zhoump, n'hon eus nemed yemen ha klouarled evid ar pez-so bet an habec eus a zoudighez Map Doue war an douar, an habec eus he boaniou ker garo hac eus he varo kris war ar groas. Chom a rear atau war ghemend-se hen eur glouarijen ar vraçza. Dalhentez dizeur a bini na helhomp en hem denha re vuhan, gand haoun da veza diskaret gand taol an hankou hen eur stad ker gwalhus.

Prederhomp eta startoc'h hac haliezoc'h e kevridi hor zilvidighez. Ar ghevridi-ze eo hor braçza, hon huelha kevridi, hac evid lavaret mad, n'hon eus ken kevridi ret nemed hi : hor c'hevridi hirbadus eo, kevridi hon ene ; hac hevel n'hon' eus nemed eun ene, he rankhomp beza atao war hevez ha dioual mad d'he c'holl. Lakehomp eta hon holl boan ha preder d'he savetei. Salvhit eta ho c'hene, breûr kristen, ha lavirin deoc'h hep ehan war lerc'h an eal gwech-hall d'an tad *Loth* evid he balia d'en hem denha buan eus ar ghear a *Zodom*, pini a hoa dare da veza pulbuc'het dre dân an éen : savetahit ho c'hene, *Salva animam tuam.*

An baoun hac ar spound ham' eus, va breûr ha va c'hoar gristen, na deûfac'h da goll ho c'hene e touez dizurchou ha threizied ar bed-man, skeûden doanius eus ar c'hærion dizeur a *Zodom* ha *Gomorh*, a ra digaz-lavaret deoc'h an hevelep komzou : Salvhit ho c'hene, en hem savetait ho-c'hunan, hac evid-se prederhit stard hac haliez en ho silvidighez. *Salva animam tuam.* N'ho c'heus nemed eun ene, dioualhit mad d'ha c'holl. Henhez a ve ho houaçza hac ho koll divezn. M'ho pige het diou ene, hem bige bet lavaret deoc'h marteze, dilezet unan a uezho evid gounid'ha ho techou-fall, evid piaoña plijadurezou torfedus ar bed-man ; lavaret a ran marteze, rac an ene a zo eus a eun dalvoudeghez ken huel, na hell beza hep torfed dilezet evid an talvoudeka-ra. Hogen, n'ho c'heus nemed eun ene hepken, ha mar ghcrhu ghenea'h he c'holl, he kollit pep-mad, koll a rhit ho c'heur-vad hac ho peoc'h

war an douar, koll a rhit ho c'heurusded peûrbadus her Bed-hall. Lakhit età ho c'holl boan heviziken hac ho holl studi da ober mad ho silvidighez ha da savetei ho c'hene : *Salva animam tuam.* Grhit evid kemend se an dilez eus ho holl dechou fall, dimac'hit ho c'hinoulou ho-hunan, evid heûlia e pep tra lhoulou Doue ; prederhit mad hac bahez, e gwrc'hemenhou Doue ha re an Ilis ; ghrit ato hac e pep amzer kemend a urzhont ; o veza feal d'ho miret eo he rehot ho silvidighez hac eo hem savetehot evid an amzer hac evid an hirbadelez.





## PEDEN D'AR WERC'HEZ.

*K.* O teraoñ al levr-man, Gwerc'hez ar gwerc'hezed,
Deoc'h koulz a d'ho Map Jesus hem' eus-hên herbedet;
O penr-ober hanezhan lien herbedan c'hoas,
Rohit ho penhos dezhan ma vo talvoudec bras.
Talvoudec bras da ghemend a lenho hanezhan,
Talvoudec holl d'ham parhez ha da bep parhoçzian;
Talvoudec d'ar iez Breizec ha d'an holl Vreiçziaded,
Talvoudec 'vid kenderc'hel gwir Religion bepred.
Dre r iez Breizec, c'hwi'r goar, Gwerc'hez glorius-Vari,
Eo dalc'het bete vreman hor gwir Feiz difazi;
Dalc'hit-tà eo hon iouez ar iez Breizec gwirion,
M'hor bezo ato dreiz-hi, gwir Feiz, gwir Religion.
'Vid-se likiit e penhon meùr paotred kalounec,
Menhos donet da skora mam gôz, hor iez Breizec:
Rohit benhos d'ho sirivou koulz a d'ham oberic,
Ma veçzhinp holl talvoudec da eür-vad Arvoric.
Beniglit età, Gwerc'hez, va oberic dister,
Ma vo talvoudec ato d'hor iez e pep amzer,
Talvoudec d'an holl Vreizis, talvoudec d'ar gwir Feiz,
Talvoudec 'vid ken derc'hel her vrô ar gwir Ilis.
Talvoudec da ghenderc'hel, hem parhez dreist pep-tra,
Doujançz Doue, he garantez hioul c'hoëc d'he ghêla;
Talvoudec 'vid distrei pep pec'her oc'h Doue,
Talvoudec 'vid holl henta da rouantelez ée.
O Gwerc'hez! c'hwi pehini ho c'heus kemend karet,
Ha ker mad kêlet Doue e-pâd ho puhez her bed,
Goulenhu, grlut m'hor bezo hevelep c'hanteghez,
Da ghêla Doua hevekloc'h e-pâd hon holl buhez.
Grlut m'hor bezo-'tà, Gwerc'hez, me ha va holl barhez,
Graçz da giret hon Doue, dre eur gwir garantez;
Graçz d'he ghêla her vuhez-man hevel gwir gristenien,
Evid galhoud ba veùli gancoc'h da wirwikeu.

Ho telhezou, ô Gwerc'hez! zo dreist pep delhezou;
Dreist delhezou an holl Zænd hac Elez an êenvou:
Dre-ze ho c'heus delhezet bea huelhoc'h tronet,
Heghed holl Zænd êen, douar, hac Elez benhighed.
Eus an trôu-se ken huel, ghrit eur sell a druez,
Oc'h ho kêler disterha hac oc'h he holl barbez;
Dre stou dirac hor C'hrouer tenhit warnhomp bênhos
Vid he ghêla mad haman ha mont d'he Varados!

Hevel-se bezet great.

---

Mar hem' eus, hep her gouzout, dastumet hem skridic,
Disterha tra henebus d'ar greden Katholic,
M'hen dislavar a vreman hac a dambal founbus,
Vel kemend a dambalho bepred beb bastus.
Evid ho kloar, va Doue, hac evid va neçza,
Eo hem' eus bet hembreghet rima al levric-mâ;
Ha gand he vo deoc'h heus talvoudec d'ham breûdeur,
Babouzerez goghêrien n'hem rec'ho ket nemeur.
Mar deus-tâ hem oberic eun dra benhac a vad,
Deoc'h hepken her c'hunigan, Doue galhoudus, hon Tad:
C'hwi hepken zo delhezus eus a hep meûleûdi,
Gloar deoc'h-tâ ha d'ho Hano, gloar deoc'h, gourvend debomp-n'hi.

*Non nobis, Domine, non nobis, sed nomini tuo da gloriam.*

*Amen.*



## TAOLENN

### EUS AL LEVR-MAN.



FIN.

Va feûr a zo peûr-c'hreat gwelhe m'hoai eus galhet,
Gand goghêr m'her lez breman, 'vid beza difreâzet;
Hoghen, d'ham holl goghêrien, e galhec pinvidic,
Na doûrvezign lavaret zo-kên disterha gric.

Lakehont-tà e Brezounec, Brezounec palefars,
Kemend he Ševs da damhel hen ober peulghé-bars.
Neuse her c'hofhint dare bepred da hazkomza,
He d'he c'hoghêrien gweçziec d'hazlaroul tra pe dra.

Na gred ket, en'he ober, beza holl difazi,
Rac-ze he c'hortos beza gand kalz difaziet;
Mar her grehont gaod lealded, n'helliint hen henkrezi,
Rac kentel lsal gwir vignoun a dle bea leal klevet.

---

Eur penn tyeghez a dlefhe strolha leçza ma c'hofhe holl dud he dy evid lenn dezho pe ober lenn eur penhad eus ol levr-man.

Meûleûdus bras e ve ivez deski dindon hênvor penhadou mad heohan, ha dudius klevet ho c'hana hen tyez, hen hendchou, her parkou, e-leac'h kanoouenhou divalo heûzus, pere a glever re-baliez.

---

Gwasket e Montroulhes, e ty A. Lédan.

